

Rouantelez an eñv a zo d'ar re a zo heñvel outho.
(S. Vaze, 19).

# HISTOR AN TESTAMANT COZ

HAG AN

# TESTAMANT NEVEZ

DISCOUEZET SCLEAR DRE IMACHOU

HA LAKEAT E BREZOUNEC LEON

GANT AN

**AOTROU MORVAN,**

PERSOUN PLUGUEN (E *GALLEC* PLUGUFFAN)

Levr approuvet gant an Aotrou'n Escop a Gemper hag a Leon, gant an Aotrou'n Escop Mermilled ha gant an Tad Felix euz a urs an Tadou Jesuistet



EINSIEDELN, ER SUISS,
NEW-YORK HA CINCINNATI,
C. HA N. BENZIGER BREUDEUR
MOULLERIEN

KEMPER,
J. SALAUN,
MARC'HADOUR-LEVRIOU

1869.

## APPROBATION AN AOTROU'N ESCOP A GEMPER HAG A LEON.

Hervez an destenı roët deomp gant an Aotrou LAMARQUÉ, persoun hon ılıs cathedral, dıvar benn al levr brezounec a reer anezhañ: Histor an testamant coz hag an testamant nevez discouezet sclear dre imachou; hag hervez an anaoudegez or boa hon unan euz al levr-se araoc m'eo bet lakeat e brezounec; e tiscleriomp ama a vouez huel ez eo unan euz al levriou a c'hell oher ar muïa vad hag ar brassa plijadur d'an dud divar ar meaz euz hon escoptı Ar c'hentelhou caër hag an ımachou a zo ennhan a lakaïo ar gurıonezıou euz ar relıjıon da bara sclear ha splamm dırac daoulagad ho speret. Ho zıcour a raïnt, dreıst oll, da goumpren, guelloc'h eget n'o deuz great bete vrema marteze, petra eo al *lezen goz* hag al *lezen nevez*, e pe feson e teu an eil euz eben, ha penaoz kement a zo het c'hoarvezet, pe discleriet a berz Doue, el lezen goz, ne oa nemet eur merk euz ar pez a dlie erruout el lezen nevez. Setu perac e carfemp guelet al levr-ma etre daouarn kement den a gomz ar brezounec en hon escoptı, ha, dreist oll, etre daouarn ar vugale.

*Roët e Kemper ar 5 a viz c'houevrer* 1869.

† RENAT. CORISOPIT. et Leon. Eps.

De Mandato RR. DD. Episcopı:
J[h] TEPHANY,
c. h. S[ms]

Lizer scrivet gant an Aotrou'n escop MERMILLOD divar benn ai levr-ma, araoc m'e bet lakeat e brezounec.

*Jenev, ar 7 a vis du 1866.*

**D'AN AOTROUNEZ CHARLES HA NICOLAS BENZIGER BREUDEUR E EINSIEDELN.**

Aotrounez,

Eur bluadur eo evidon ho trugarekaat a vouez huel euz ar vad o peuz great meur a veich d'ar Relijion ha d'an Ilis, dre al levriou caer o peuz moullet. Unan euz ar re a istiman ar muia, eo HISTOR AN TESTAMANT COZ HAG AN TESTAMANT NEVEZ, DISCOUEZET SCLEAR DRE IMACHOU O voulla al levr-se e langach allmand da genta, ha goudeze e gallec, o peuz great e gurionez eun dra vad ha meritabl dirac Doue. An oll gristenien o devezo plijadur oc'h he lenn, hag ar vugale a gavo ennhan eur gelennadurez eaz ar re vella. Ne c'hellan ket eta ho meuli re evit ar boan o peuz kemeret da voulla al levr bihan-ze en eur feson deread, ha carout a raffen e ve anavezet gant an oll gristenien catholic.

Va bennoz deoc'h, Aotrounez, ha countit var ar garantez am euz evidoc'h en hor zalver Jesus-Krist

sin. ✝ GASPARD, escop Hebron, hanvet da zicour escop Jenev.

Lizer scrivet gant an Tad Felix, euz a urs an Tadou Jesuistet.

*Paris, ar 25 a vis du 1866.*

Aotrounez,

Eur zonch vad o peuz bet o voulla, evit ar bobl, an dud iaouank hag ar vugale, **HISTOR AN TESTAMANT COZ HAG AN TESTAMANT NEVEZ DISCOUEZET SCLEAR DRE IMACHOU.** Credi a ran e rai al levr-se calz vad. Breuriez S. Mikeal a vezo joa ganthi he reï da anaout muia ma c'hello, brema p'e deuz lakeat he dreï e gallec; rac leun eo a draou caër ha talvouduz meurbet evit an ene, hag, a hent all, n'e ket re ger ken nebeut dioc'h ar feson ma'z eo moullet.

Plijet ganeoc'h, Aotrounez moullerien, digemeret al lizer-ma evel eur merk euz ar garantez hag euz ar respet am euz evidoc'h.

**J. FELIX, S. J.**

## EUR GER ARAOC A BERZ AR VOULLERIEN

(An dra-ma a zo tennet divar al levr gallec).

---

*Breuriez S. Mikeal* ha ni or beuz bet eun hevelep sonch da lakaat trei e gallec **Histor an Testamant coz hag an Testamant nevez discouezet sclear dre imachou** Al levr-se or hoa dija moullet e langach allmand, hag a ioa bet digemeret mad er Suiss, en Allemagn hag en Americ. Hag e guirionez, caout a reer ennhan an traou caëra a zo er Scritur Sacr merket e berr gomzou, hag en eur feson hag a ia var eün da voueled ar galoun. Ouspenn-ze, rei a ra da anaout sclear penaoz e teu al lezen nevez euz al lezen goz Credi a reomp eta e vezo lennet gant plijadur en tiegeziou, hag e c'hello servichout calz da zeski ar relijion gristen d'ar vugale, ken er Scoliou, ken en Ilis Tost daou c'hant imach a zo ebarz; meur a escop o deuz dija great he veulendi, hag her moullet or beuz gant ar brassa evez; setu perac ec'h esperomp e plijo al levr gallec-ma d'an oll, evel ma plije dija d'ar re hen anaïe an hini or boa moullet da genta e langach allmand.

EINSIEDELN er Suiss, an 8 a viz kerzu 1866

Charles ha Nicolas Benziger breudeur.

# HISTOR AN TESTAMANT COZ

## LODEN GENTA

## HISTOR AN AMZER GENTA ADALEC ADAM BETEG ABRAHAM,

adalec ar bloaz 4000 betec var dro ar bloaz 2000 araoc donedigez hor zalver.

### 1. Croundigez ar bed



Er penn kenta Doue a grouas an eñv hag an douar. An douar a ioa c hoaz goullou ha teñval, ha goloët oll a zour. Ha Doue a lavaras : « ra vezo ar sclerijen ! » Hag ar sclerijen a oue. Ha setu an deiz kenta

D'an eil dervez Doue a lavaras: «ra vezo great an oabl!»

Ha kerkent an oabl glaz en em zavas azioc'h an douar evel eur volz dudiuz.

D'an trede deiz Doue a lavaras: «ra'z ai en bo zu an douriou a zo var c'horre an douar, ha ra zeui an douar d'en em ziscouez!» Ar pez a oue great evelse. An douar hag ar mor, an elenennou, ar c'houerennou bihan hag ar steriou braz a ioa eno, peb hini el leac'h ma the beza. — Goudeze Doue a c'hourc'hemennas d'an douar dougen plant ha guez a bep seurt; ha ker buhan an douar a deuas da veza marellet gant bokedou a bep seurt liou, ha goloët a wez glaz.

D'ar pevare dervez Doue a lavaras: «ra vezo en oabl traou da rei sclerijen!» Hag an heol, al loar hag ar steret en em lakeas da bara.

D'ar pempet dervez Doue a lavaras: «ra vezo pesket en dour ha labouset en ear!» Ar pez a erruas dioc'htu.

D'ar c'houec'hvet dervez Doue a reas ar gourc'hemenn-ma: «ra vezo var an douar loanet a bep seurt!» Ha setu ractal a bep seurt loanet o tont var an douar. Neuze Doue a lavaras: «greomp an den dioc'h hor patrom hag hervez hon beñveledigez hon unan, ha ra vezo mestr var an oll grouadurien all euz an douar!» Ha Doue a reas corf an den gant pri-douar, ha goudeze, dre eur c'hoezaden oll-c'halloudus, e roas dezhan eun ene ha ne c'hell ket mervel. Setu aze penaoz e oue crouët an den kenta. Doue a roas dezhan an hano a Adam, ar pez a zinifi: *tennet euz a zouar*.

Doue a velas an oll draou en devoa great, hag ho c'havas mad. — D'ar seizvet dervez ec'h ehanas da labourat, ha setu perac e vennigas an dervez-se, hag e reas anezhan eun deiz santel.

Evel m'en deuz Doue crouët an den d'ar c'houec'hvet dervez euz ar sizun genta euz ar bed, evelse ive en deuz her prenet, da lavaret eo, roët dezhan eur vuez nevez,

d'ar c'houec'hvet dervez euz ar zizun zantel, da zeiz guener ar groaz. Hag evel corf hon tad kenta Adam a zo bet great gant pri tennet euz an douar, c'hoaz guerc'h ha nevez benniget gant Doue, evelse ive hor zalver Jesus-Krist, an eil Adam, a zo ganet euz ar Verc'hez Vari, euz ar grouadurezse a zo bet ato dibec'h-caër dirac Doue, ha leun euz he c'hrasou.

## 2. Crouidigez an Elez

Doue a grouas ouspenn crouadurien ha ne c'heller ket da velet, me lavar, an elez euz an eñv. Ar re-ma, p'oant crouët, a ioa oll santel hag eüruz euz eun eürusdet eb he far.

Hogen, elez anezho en em zavas a enep an Aotrou Doue, ho c'hrouër, ha setu e oue eur vrezel vraz en eñv. Mikeal hag an elez a ioa chomet stard en ho dever a zalc'has penn d'an drouc-elez. An hini a ioa e penn ar rema a zo he hano Satan, pe an diaoul.

An drouc-elez a oue trec'het ha stlapet en ifern.

## 3. Eurusdet hon tud kenta e baradoz an douar.

Doue en devoa great evit an den eur jardin ha ne c'houffet biken guelet caëroc'h eget-hi; ar jardin-ze eo a hanver *baradoz an douar*. Eno ez oa guez carget a frouez

euz ar re vella a c'houffet da dañva. E creiz ar jardin ez oa diou vezen hag a remerket dreist ar re all, *guezen ar vuez*, ha guezen *anaoudegez an drouc hag ar mad*. Ha Doue a lavaras da Adam: «dibri a c'hellit euz a gement seurt frouez zo er jardin nemet euz a eur seurt ebken, nemet euz a frouez guezen anaoudegez an drouc hag ar mad; rac ma tebrit euz a frouez ar vezen-ze, oc'h sur da vervel.» Goudeze Doue a zigassas an oll loanet dirac Adam; Adam en devoue eur joa vraz ouz ho guelet, hag a roas he hano da bep hini anezho.

Ha Doue a lavaras: «n'e ket mad e ve an den he unan; greomp dezhan evit he zicour eun all heñvel outhan.» Doue a zigassas eta eur c'housket doun da Adam, hag epad he gousk e lamas unan euz he gostou evit ober anezhi ar vaouez. Pa zihunas Adam, Doue a lakeas ar vaouez dirazhan. Adam a zridas he galoun oc'h he guelet, hag a roas dezhi an hano a Eva, ar pez a zinifi, *mamm kement den a dle dont er bed.*

Ho daou e vevent eüruz e baradoz an douar. Doue en devoa eur vadelez vraz evitho, ar vadelez en deuz eun tad evit he vugale. Frouez guezen ar vuez a dlie miret outho da gleñvel ha da vervel.

> Guezen ar vuez a verke sacramant an aoter, divar benn pehini en deuz lavaret Jesus-Krist: an nep piou bennac a gemero ar vagadurez-se, a vevo da virviken.

#### 4. Pec'het hon tud kenta e baradoz an douar.

An den a ioa eüruz. An diaoul, o caout avi ouz he eürusdet, a glaskas hen touella, hag evit kement-se ec'h en em zervichas euz ar zarpant.

Eun dervez m'oa tosteat Eva oc'h guezen anaoudegez an drouc hag ar mad, ar zarpant a lavaras dezhi: «perac en deuz Doue difennet ouzoc'h dibri euz a frouez ar vezen-ze?» Hag Eva a respountas: «gant aoun, emezhi, na varvchemp, ma teujemp da dañva ar frouez-se.» — «Nan, nan, eme ar zarpant neuze da Eva, ne varvoc'h ket, er c'hountrol eo ho taoulagad a zigoro, hag e vioc'h

beñvel ous Doue he unan, dre ma'c'h anavezoc'h eveldhan an drouc hag ar mad » O clevet ar c'homzou-ze, Eva a zellas ouz ar vezen evit guelet peseurt doare o devoa ar frouez, ha seul-vui ma selle, seul-vui e cave dezhi o devoa doare gaër hag e tlient beza euz ar re vella. Poulzet gant an ioul direiz da velet peseurt blaz o devoa, e cutuillas eur frouezen hag he c'hassas d'he ginou. Goudeze ez eas da gass an tañva da Adam, hag hema a zebras ive. Evelse eo e oue great ar pec'het kenta. Kerkent daoulagad Adam hag Eva a zigoras, mes en eur feson disheñvel dioc'h m'o devoa soujet. Anaout a rejont edont en noaz. Leun a vez d'en em velet er stat-se, e stagchont delliou fiez an eil ouz eben evit ober a bep a c'houriz d'en em c'holo. Goudeze e crogas aoun ennho, hag ez ejont da guzet adren ar guez.

Dre eur vezen eo bet collet an den, ha dre eur vezen, guezen ar groaz, eo e bet savetet, hag en deuz gellet adarre caout an tu da veza treac'h d'an drouc-speret.

**5. Ar pec'het punisset, hag ar zalver promettet evit ar veich genta.**

Neuze e oue clevet mouez an Aotrou Doue o comz evel-hen. «Adam, e peleac'h emaoc'h?» Adam a respountas en eur grena: «aoun em euz bet razoc'h abalamour m'edon en noaz» — «Piou, emé an Aotrou Doue, en deuz lavaret deoc'h edoc'h en noaz? Daoust ha debret o peffe euz ar frouez difennet?» Hag Adam a respountas adarre. «Eva eo e deuz kinniget dinn, hag em euz debret» Neuze Doue a lavaras d'ar vaouez: «perac o peuzbu great an dra-ze?» — «Ar zarpant, emezhi, en deuz va zouellet, hag em euz debret euz ar frouez-se.»

Var gement-se Doue a zougas ar zetans, hag a lavaras da genta d'ar zarpant: «abalamour m'az peuz great an dra-ze, te a vezo milliget etre an oll loanet euz an douar, ne valeï nemet a ruzou ha var da gof, ha poultren an douar a vezo da vagadurez pemdesiec. Me a lakaio cassouniou etre ar vaouez ha te, etre da vouenn hag he hini.



Hi a flastro d id da benn, ha te a glasko he flemma e seul he zroad. »

Goudeze Doue a lavaras d'ar vaouez: « calz a boan o pezo o lakaat ho pugale er bed, ha bez' e vioc'h a zindan galloud ho pried. » Doue a lavaras erfin da Adam, « an douar a vezo milliget abalamour deoc'h; ne zougo anezhan he unan nemet spern ha drez, hag evelse e renkoc'h gounit ho para dioc'h ar c'houezen euz ho tal ken na zistrooc'h en douar-ze a behini oc'h bet tennet; rac ne d'oc'h e gwirionez nemet poultr, ha distrei a reoc'h adarre e poultr. »

Doue a roas neuze da Adam ha da Eva crec'hinn loanet evit en em viska, ha goudeze e cassas anezho er meaz euz ar baradoz. Eun eal a oue lakeat da zivoal an or gant eur c'hleze a dan

Ar Verc'hez Vari, dre ar frouez benniget euz he c'hof, Jesus, a dlie eun deiz flastra he benn da Zatan. Evel Adam en deuz lakeat an dud oll da gaout perz en he bec'het

hag er bunstion en deuz ar pec'het-se tennet var he lerc'h, evelse ive, hor zalver Jesus-Krist, an eil Adam, a ro perz en he zantelez hag en he veritou da gement hini a fell dezhan hen anaout hag he zervicha evel he vestr hag he Zoue. Ha setu aze penaoz eo bet casset da netra ar zonjou fallaer en devoa bet an diaoul e kenver an den.

## 6 Caïn hag Abel.

Adam hag Eva o devoue meur a grouadur. An daou genta oa Caïn hag Abel. Caïn en em daolas d'al labour-douar; mes eur goal den e oa. Abel a gemeras evit he vicher divoal an deñvet; hema avad a ioa eur paotr fur ha chentil. Ho daou e rejont sacrifisou d'an Aotrou Doue; Abel a ginnigas dezhan eun oan, ha Caïn, frouez euz an douar. Hogen, Doue, pehini a anaïe caloun an eil hag egile, a reas eur zell a garantez var sacrifis Abel, mes ne reas ket eun hevelep sell var hini Caïn. Hema, o veza remerket an dra-ze, a gemeras avi ouz he vreur, hag a deuas da veza teñval he benn.

Doue her scandalas, en eur lavaret dezhan: « perac digeri da galoun d'an avi? Mar grez mad, e vezi ker mignoun dimn ha da vreur, mes mar grez fall, e tougi ar boan dleet d'az pec'het. Dalc'h penn d'an tech a houlz ac'hanoud varzu an drouc, ha bez treac'h dezhan. » — Coulsgoude Caïn a zalc'has cassouni en he galoun. Eun dervez, o veza pedet he vreur da vont ganthan da bourmen, e saillas varnhan en

eun taol-count, hag hen lazas var ar plas. Kerkent e oue clevet mouez ar barner a zo bet a oll-viscoaz hag a vezo da virviken : «Caïn, eme ar vouez, e peleac'h ema ho preur Abel?» Caïn a respountas gant eur vouez trenk, evel eur ginet : «me a c'hoar, me? Daoust ha me zo carget da zivoal va breur?» Neuze Doue a lavaras : «Caïn, petra o peuz great? Goad ho preur a zo evel eur vouez a zao euz an douar betec ennon. Setu perac c'hout a vezo milliget, hag beñvel ous eun den hag a renk ato bale eb caout repu e nep leac'h, var an douar-ze a zo bet rusiet gant goad ho preur.» O clevet ar zetans-se, Caïn en em lakeas da zizesperi, en eur lavaret : «re vraz eo va fec'het evit ma c helfenn beza pardounet.» Neuze Doue a lakeas eur merk varnezhan, ha Caïn en em dennas ac'hano, hag a vevas goudeze ama hag a-hont, evel eun den hag a zo ato o tec'het araoc unan bennac.

Abel, lazet petra bennac n'oa netra da damall dezhan, a zo eur merk euz hor zalver Jesus-Krist. Ha Caïn a zo eur merk euz an treitour Judas hag euz an oll iuzevien o deuz lakeat d'ar marq salver ar bed.

### 7. An Dour-diluch.

(Var dro 2400 vloaz araoc donedigez hor zalver.)

Bugale vihan Adam en em rannas etre daou rumm, eur rumm hanvet *bugale Doue*, hag ar rumm all, *bugale an dud* Doue en devoa roët da Adam eur c'hrouadur devot, he hano Seth, evit he gonzoli euz a varo Abel. Euz a lignez Seth, dreist oll, eo e teuas bugale Doue, ha bugale an dud, euz a lignez Caïn.

Nebeut a nebeut an dud oll en em roas d'an drouc ha d'ar pec'het, ne oue nemet Noë hag a zalc'has da ober ar mad ha da ren eur vuez santel. Setu perac Doue a lavaras : «c'hoaz c'houec'h ugent vloaz, ha me a garzo an douar dioc'h kement den a zo var he c'horre.» Neuze e comzas evel-hen ous Noë : «grit evidoc'h eun arc'h pe eul lestr braz hag en devezo 512 troatad a hirder, 85 troatad a ledander, hag 51 troatad a huelder. Var c'horra

an arc'h e reoc'h eur prenestr, hag eun or ar c'hostez. Me a ia da zigass ar maro, dre eun dour-diluch, da gement tra a vev var an douar. Mes dec'houz ec'h astenninn va dorn evel da eur mignoun, hag e c'helloc'h en em zaveteï ebarz en arc'h gant ho pried, ho pugale, ha priejou ho pugale. Kemeret a reoc'h ive ganeoc'h eur c'houblad euz a gement seurt loanet a zo var an douar, ha pe a dra da veva, evidoc'h hag evit al loanet-se, keit ha ma vloc'h eno. »



Noë a labouras epad cant vloaz da ober an arc'h. An dud all her guele o labourat, hag heñ a brezege dezho evit ho alia da ober pinijen; mes ne reant van ouz he glevet. Erfin Doue a lavaras dezhan: «it brema en arc'h, c'hou hag ho tud; abenn seiz dervez ama, me lakaï ar glao da goueza; ha coueza a raï dalc'h-mad, ha puill ha teo, epad daou-ugent dervez ha daou-ugent nozvez. »

Ar pez en devoa discleriet an Aotrou Doue a erruas

egiz m'en devoa lavaret. Abenn seiz dervez goude, rañvellou an eñv a zigoras, hag e tirollas ar glao da goueza evel pa vijet bet o teuler dour gant barazou. Hag an arc'h a zave dressic azioc'h an dour. An dud, evit savetei ho buez, a glaske pignat e beg ar guez, pe var gern ar meneziou, mes caër o devoa, ne c'hellent ket tec'het araoc ar maro. An dour a zave, a zave atoz sevel a reas betec ouspenn 25 troatad huelloc'h eget an huella meneziou. Evelse e oue beuzet kement tra a veve var an douar, adalec an den betec an aneñvalet, adalec al labouset a vev en ear betec al loanedigou a vale var ho c'hof, a ruzou. Ne jomas beo nemet Noe hag ar re a ioa ganthan en arc'h.

Hon tud kenta, hag ho bugale betec an dour-diluch, a vevas coz-coz. Mathusalem a vevas betec an oad a 969 vloaz. Er feson-ze Adam a vevas 56 vloaz gant tad Noe, ha Noë, 58 vloaz gant Abraham. Eaz oa eta, epad an amzer-ze, miret, ha cass a rumm da rumm, an anaoudegez euz ar gurioneziou en devoa disclериet Doue d'hon tad ha d'hor mamm genta.

An dour-diluch a zo eur merk euz ar varn diveza. Noë a zo eur merk euz hor zalver Jesus-Krist, hag an arc'h, eur merk euz an Ilis catholic.

### 8. Noë a drugareka an Aotrou Doue goude an dour-diluch.

An douar a jomas goloet a zour epad cant anter-cant dervez. Neuze Doue a lakeas eun avel domm da c'hoeza, hag an dour a deuas da izelaat a nebeut a nebeut. An arc'h a jomas a za var menez Ararat en Armeni. Eb dala kern ar meneziou a oue er meaz euz an dour. Evit guelet ha dizolo oa an douar, Noë a zigoras prenestr an arc'h, hag a laoskas eur vran er meaz, mes ar vran ne zistroas ket. Goudeze Noë a laoskas c'hoaz eur goulm; mes ar goulm a zistroas buhan d'an arc'h dre n'e devoa cavet plas ebet evit harpa he zreid. Abenn seiz dervez goude, Noë a laoskas adarre ar goulm, hag, en dro-ma, ar goulm a zistroas en eur zougen en he beg eur scour olivet. Noë a anavezas neuze, hag he galoun a zride gant

joa, oa en em dennet an dour divar c'horre an douar. Var ar gourc'hemenn roët dezhan gant Doue, e teuas er meaz euz an arc'h, heñ hag he dud, hag al loanet a roa eat ganthan ennhi. Eur bloaz leun en devoa tremenet eno.

Lenn a anaoudegez vad, Noë a zavas raetal eun aoter, hag a reas da Zoue eur sacrifis euz an oll aneñvalet pur. Doue a blijas dezhan ar sacrifis-se, hag a lakeas da lugerni en oabl eur ganeveden euz ar re gaëra. Goudeze e vennigas Noë hag he vugale, hag e lavaras dezho: «me fell d'inn beza ho mignoun ha mignoun ho pugale var ho lerc'h. Hiviziken an douar ne vezo mui beuzet gant dourdiluch ebet. Keit ha ma vezo an douar, douar, an amzeriou euz ar bloaz a gendalc'ho da zont an eil varlerc'h eben, evel an noz varlerc'h an deiz. Ar ganeveden am euz lakeat e creiz ar c'hoabr a vezo ar merk euz an emglev a ran hirio ganeoc'h.»

Ar pec'her ne fell ket dezhan ober pinijen a zo hañvel ouz ar vran ne zistroas ket d'an arc'h. An ene fidel, er c'hontrol, pehini ne gav he repoz nemet e Jesus-Krist hag en he Ilis, a zo hañvel ouz ar goulm.

## 9. Bugale Noë. Tour Babel

Noë en devoue tri mab: Sem, Kam ha Japhet. He vicher a oa labourat an douar gant he vugale, hag e plantas eur vinien. O veza ne anaïe ket c'hoaz nerz ar guin, ec'h evas re ar veich genta hag e oue mezo, mont a reas neuze da gousket en he delt. Kam her c havas eno en eur stat diskempenn, ha, coulz lavaret, en noaz; ha setu hen da vont ractal da gounta d'he vreudeur, en eur c'hoarzin, ar pez en devoa guelet. Mes ar re-ma, leun a respet hag a garantez evit ho zad, a gemeras eur vantel, hag a reas d'he zeuler var gorf Noe, en eur vale a-gil evit na c'heljent ket he velet en noaz. Pa zihunas Noe ha pa glevas petra o devoa great he vugale, e lavaras: « milliget ra vezo Kam! Ha benniget ra vezo Sem ha Japhet! »

Goude Noë, an niver euz an dud a deuas da greski kement ma oue red dezho clask broiou all evit mont da jom ennho; rac er vro ma edont ne oa mui a blas. Coulsgoude, araoc en em zispartia evit mont tu-ma, tu-hont, e leverjont entrezho: « greomp eur gear, hag er gear-ze, eun tour hag a zavo betec an eñv. » Dre ourgouil ha dre fougerez eo e comzent evelse. Mes Doue a gassas da netra ar zonch diskiant-se o devoa lakeat en ho speret. Epad m edont guir vella o labourat evit sevel an tour-ze eb he bar, Doue a gemmeskas ho rez pe ho langach, da lavaret eo, Doue a lakeas anezho da gomz langachou dishañvel an eil diouz egile, en eun hevelep feson ma ne c'hellent mui en em goumpren. Red mad e oue eta dezho lezel eno ho mansounerez hag ho darbarerez evit mont peb hini gant ar re a gomze eun hevelep langach ganthan. Bete neuze ne oa er bed nemet eul langach ebken; mes abaoue ez euz eleiz a langachou. An tour huel-ze, o devoa bet c'hoant an dud da zevel abarz en em zispartia, a zo hanvet tour Babel, ar pez a zinifi *kemmesk, rouestl*. Setu ama



penaoz ec'h en em rannas an dud goude ar c'hemmesk, pe ar rouestl-se euz ho langach: lignez Sem en em skignas dre an Asi, lignez Kam a ziskennas varzu an Afric, ha lignez Japhet en em dennas etrezec an Europ. Euz a lignez Sem eo e deuet pobl Doue, pe ar bobl a Israël.

Evel Noë, gourvezet en noaz en he delt, a lakeas Kam da c'hoarzin divar he goust, evelse ive hor zalver Jesus-Krist, dre he varo mezuz var ar groaz, en deuz lakeat ar balanet da ober goab anezhan, hag ar iuzevien da vlasfemi an hano santel a Zoue; mes evidomp-ni, kristenien fidel, ez eo deuet da veza, dre ar maro mezuz-se, eur zoursen a c'hras hag a zilvidigez.

## EIL LODEN

## ADALEC ABRAHAM BETEC MOIZES

(Adalec ar bloaz 2000 betec ar bloaz 1500, pe var dro, araoc donedigez hor zalver.)

---

### 10. Galvidigez Abraham, pe, Abraham galvet gant Doue.

An dud, dre ma creske an niver anezho, a deuas adarre da ancounac haat an Aotrou Doue, ha da zilezel he zervich, evit adori ar grouadurien, evit adori an traou crouet. Setu ar pec het a reer anezhan ar pec het a *idolatri*. Bez' ez oa coulsgoude e carter Haran, e bro Kaldee, eun den hag a veve en eur zantelez vraz. He hano a oa Abraham. Doue a joazas an den-ze evit ma teuje, heñ hag he lignez, da zelc her var an douar ar guir feiz hag an esperans er zalver promettet. Doue a lavaras eta da Abraham: «Kuitait ho pro ha ti ho tad, ha deuit d'ar vro a ziscouezinn deoc'h. Me ho lakai da veza tad da eur bobl braz, hag ennoc'h e vezo benniget kement rumm-dud a deui er bed »

Abraham a zentas, dont a reas da jom da vro Kanaan gant Sara, he bried, ha Lot, he niz, gant he zervicherien, he loanet, ha kement tra en devoa. Ar vro-ze a ioa ker mad ha ken druz an douar ennhi, ma'z oa hanvet. «ar vro e leac'h ma red al leaz hag ar mel » An Aotrou Doue en em ziscouezas neuze da Abraham evit an eil gueich, hag a lavaras dezhan: «guel ar vro-ma! He rei a rinn d'az lignez.» Abraham a zavas ractal eun aoter evit discouez da Zoue he anaoudegez vad.

### 11 Vertuziou Abraham.

1. *He garantez evit ar peoc'h.* — Etre pastoret Abraham ha pastoret Lot e oa savet eun tamm trouz bennac divar benn ar peuri. Abraham, pehini a garie ar peoc'h, a lavaras neuze da Lot: «va mignoun, arabad eo e ve

tamm trouz ebet entrezomp; rac breudeur oump evel a c houzoc'h. Er vro-ma ez euz plas aoualc'h da veva evidomp hon daou. Pellait eta diouzmn, me ho ped, ha choazit evit mont da jom ennhan al leac'h a gavoc'h guella. Mar d'it a zeou, me ielo a gleiz; mar d'eo guell ganeoc'h mont a gleiz, me ielo a zeou. » Lot a joazas ar vro gaër a zo e kichen ster ar Jourden, hag a ieas da jom da Zodom. Abraham a jomas e kichen Hebron.

2. *He galoun dastag dioc'h an danvez.* — Neboutt amzer goude, kear Sodom a oue kemeret gant pevar roue eux ar broïou tosta. Ar re-ma a gassas gantho kement tra vad a gavchont e kear, ha, dreist oll, Lot hag he oll danvez. Abraham, o veza clevet ar c'helou-ze, a iedas gant tri c'hant-trivac'h euz he zervicherien varlerc'h ar pevar



roue. Ho faka a reas, hag e lamas digantho kement tra o devoa kemeret: evelse e tennas euz a-dre ho daouarn Lot hag he zanvez. P'edo o tistrei d'ar gear goude an abaden-ze, Melchisedek, roue Salem ha belec ar gur Doue, a deuas var he bent d'he ziarbenn, hag a reas eur sacrifis da zoue, gant bara ha guin, evit he drugarekaat; ha

goudeze e venngas Abraham he unan. Neuze roue Sodom a lavaras da Abraham: «roit dinn an dud o devoa ar rouanet fall-ze casset gantho evit beza ho esclavourien, ha dalc hit ganeoc'h an oll draou all.» Mes Abraham ne falvezas ket dezhan kemeret netra evithan he unan

Evel Abraham en deuz lamet digant ar rouanet-se kement tra o devoa casset gantho, evelse ive hor zalver Jesus-Krist en deuz diframmet euz a die daouarn an drouc-speret an den a ioa couezet dre ar pec'het a zindan he c'halloud. Evit digass da zonch d'an dud euz ar victor-ze betec fin ar bed, hor zalver en deuz ive instituet eur sacrifis heñvel ouz hini Melchisedek, a zindan ar spesou euz ar bara hag euz ar guin, hag ar sacrifis-se eo ar sacrifis santel euz an oferen.

3. *Feiz Abraham* — Eun nozvez Doue a gassas Abraham dirac he delt, hag a lavaras dezhan: «sao da zaoulagad etrezec an eñv, ha count, mar gelles, ar steret a zo o para e barr an oabl. Ker braz hag an niver anezho e vezo an niver euz an dud a deuio euz da lignez.» Divezatoc'h Doue en em ziscouezas dezhan adarre, hag a gomzas outhan evel-hen: «me fell dinn da gemeret evit va mignoun, me roïo d'id eul lignez ha ne c'hello den niveri an dud a deui anezhi. Ne c'houlennan diganes nemet eun dra, nemet ma talc'hi mad dinn bepret. Setu ama ar merk euz ar vignounach a vezo etre te ha me: an oll baotret a c'hano euz da lignez a vezo *circoncisei* abenn eiz dez goude ho ginivelez. Rac Sara, da bried, a roïo d'id eur mab hag a vezo Isaac he hano.» Abraham a gredas an Aotrou Doue, hag, evel ma rene he vuez dioc'h he greden, he feiz a dennas varnhan gras ha carantez he grouër.

4. *An digemer calounec a rea d'an dremenidi.* — Eun dervez, epad an añv, d'ar mare m'oa tomma an heol, tri den divroad a ioa o tont gant an hent, tost da delt Abraham. Abraham, o veza ho guelet, a seas ractal d'ho diarbenn, hag, en eur stoui dirazho, e lavaras d'an hini anezho en doa doare da veza dreist ar re all: «Aotrou, ne dremenit ket dirac va zelt eb ober eur pennadic ehan; deuit da ziscuiza dindan ar vezen-ma, ha kemerit eun

dra bennac da greñfaat ho caloun.» Sara en em bastas neuze da ober kouign gant ar flourra bleud e devoa, hag Abraham a roas urs da laza ha da lakaat da boazat guella leuë a ioa er c'hraou. P'oa poaz ar c'houign hag al leuë, e servichas anezho d'an dremenidi gant leaz da eva, hag amann da lakaat var ar c'houign. Goude ar pred-bouetze, an hini en doa doare da veza ar c'henta euz an tri den divroad, a lavaras da Abraham: «dont a rinn adarre abenn bloaz ama, ha neuze Sara e devezo eur mab.» Abraham a anavezas kerkent oa an Aotrou Doue he unan, ha daou eal ganthan, eo a ioa deuet d'he di a zindan furm eun tremeniad.

5. *He garantez evit an nessa.* — Abraham a ieas eur pennad da ambroug an tri den divroad var hent Sodom. Neuze an Aotrou Doue a lavaras dezhan: «ar muzul euz a hec'hejou Sodom ha Gomorr a zo deuet da veza barr, hag ar pec'hejou-ze a c'houlen venjans.» Abraham en devoa eur garantez tener evit he vreudeur, peger braz pec'herien bennac ma'z oant. O clevet an Aotrou Doue o comz evelse, e oue spountet, hag e lavaras: «o va Doue, ha coll a reot-hu an hini a vev en ho toujans hag en ho carantez gant an den difeiz ha direol? Ma ve a Sodom anter-cant den a zoujans Doue, ha ne deuffac'h-hu ket da espern ar gear oll abalamour dezho?» Hag an Aotrou Doue a respountas: «eo, he espern a raffenn.» Abraham a gendalc'has neuze da bedi ha da azpedi betec ma lavaras dezhan an Aotrou Doue: «ma ve ebken e Sodom dec den hag e vevfe e va doujans hag e va c'harantez, e pardounfenn c'hoaz d'ar gear oll abalamour dezho.» Mes an dec den-ze ne ouent ket cavet, ha setu perac antronoz-vintin e oue sevenet ar gourdrouzou spountuz douget gant an Aotrou Doue. Goude m'o devoa an elez casset gantho Lot, niz Abraham ha den a zoujans Doue, gant he c'hreg hag he ziou verc'h, an Aotrou Doue a lakeas da goueza var Zodom ha var Gomorr eun diluch a zoufr hag a dan, hag an diou gear fallacr-se a oue devet ha pulluc'het gant kement den a ioa o chom



ennho. — Greg Lot, o veza sellet adreñ he c'hein en despet d'an difenn great dezhi gant an eal, a oue chenchet en eur bern c'hoalen. Ar vro oll a zo deuet da veza eul lenn dour sall kemmesket gant soufr, evit reï testeni betec fin ar bed e deuz tennet varnhi gueich all malloz an Aotrou Doue dre zizursiou ha fallagriesiou an dud a ioa o chom ennhi.

6. *He speret a zacrifis.* — Abenn bloaz goude, Sara a lakeas er bed eur mab. Abraham a roas d'ar mab-se an hano a Isaac. He garet a rea euz a greiz he galoun. Pa oue deuet ar c'hrouadur da veza braz, Doue a lavaras d'he dad eun nozvez a oue: «Abraham, kemerit Isaac, ar bugel-ze a garit kement dre n'o peuz ken mab nemethan, hag it ganthan var menez Moria evit ober eno dinnme ar sacrifis euz he vuez.» Eb lavaret gric hag eb chom tamm da varc'hata, Abraham a zavas dioc'htu hag en em lakeas da faouta ar c'heuneud a dlie servichout da c'hoeza an tan evit ar sacrifis. Goudeze e sammas ar c'heuneudse var eun azen, ha setu heñ en hent gant daou zervicher

hag Isaac. Abenn an trede dervez e velas a-ziabell al leac'h ma'z ea varzu ennhan. Neuze e lavaras d'he zervicherien: «chomit ama d'am gortoz; va mab ha me a ia da adori Doue var ar menez.» Kemeret a reas ar beac'h-keuneud divar gein an azen evit hen lakaat var chouc Isaac, ha goudeze ez ejont adarre ho daou en hent evit pignat var beg ar menez. Epad ma kerzent evelse ho daou, Isaac a lavaras evel-hen «Va zad, setu ama zur pe a dia da c'hoëza an tan evit ar sacrifis, mes an hini a dle beza kinniget da Zoue var an tan-ze, e peleac'h ema?» — «Va mab, eme Abraham, Doue a bourveo.» Pa oent erruet el leac'h merket gant Doue, Abraham a zavas eun aoter, ha, goude beza renket ar c'heuneud var an aoter-ze, e hamnas he dreid hag he zaouarn da Isaac, hag hen lakeas var c'horre ar c'heuneud. Neuze ec'h astennas he zorn hag e crogas en he gountel evit ober da Zoue ar sacrifis euz a vuez he vab. Mes kerkent eun eal en em ziscouezas dirazhan, hag a lavaras dezhan a berz an Aotrou Doue ha gant eur vouez creñ: «Abraham, Abraham, ne astennit ket ho torn var ar bugel, ha ne rit droug ebet dezhan. Anaout a ran brema ema doujans Doue en ho caloun, p'e guir, evit senti outhan, n'o peuz ket espernet ho mab, ha coulsgoude n'o peuz ken mab nemethan.» Abraham, o veza savet he zaoulagad da zellet en dro dezhan, a velas adreñ he gein eur maout, ha ractal



a lazas ar maout-se evit her c'hinnig da Zoue e sacrifis e plas he vab. An eal a c'halvas Abraham evit an eil gueich, hag a lavaras dezhan a vouez huel. «hen touët em euz dreizon va unan, eme an Aotrou Doue: abalamour n'o peuz ket espernet ho mab, ha coulsgoude n'o peuz ken mab nemethan, me ho pennigo hag a lakaïo an niver euz an dud a deui euz ho lignez da veza par d'an niver euz ar steret a zo e harr an oabl, ha d'an niver euz ar greunennou treaz a zo var aochou ar mor. Hag an oll hohlou euz an douar a vezo henniget en *Hini a dle genel euz ho lignez.*

Evel Abraham, dre m'eo en em skignet ar vouenn anezhan dre ar bed, a zo deuet da veza tad da eleiz a vobl'ou, evelse ive hor zalver Jesus-Krist, dre he c'hoad scuillet var ar groaz, a zo deuet da veza tad d'an oll gristenien, d'ar bobl braz ha nevez-se a zo anezhan bremañ e kement corn zo var an douar. — Sara a zo eur merk euz an Ilis, pried Jesus Krist. — An Ilis a dlie ive guelet he bugale genta, ar verzerien, casset d'ar maro evel Isaac, hag ar sacrifis se a dlie ive divezatoc'h lakaat da greski muioc'h-mui an niver euz he bugale evit he brassa henor ha joa.

## 12. Isaac a zimez da Rebecca.

Abraham, o veza deuet da veza coz, a falvezas dezhan choaz evit he vab eur vaouez a zoujans Doue. Lavaret a reas eta d'he zervicher fidel, Eliezer: «kea d'ar vro ma'z oun ganidic anezhi, ha clask eno eur vaouez evit va mab Isaac; mes divoal avad da gemeret evithan unan euz a verc'het bro Kanaan, unan euz ar merc'het-se n'o deuz na feiz na doujans Doue.» Ar zervicher a roas he c'her e raje ar pez a c'houlenne Abraham. Setu heñ eta da gemeret dec cañval, da zamma varnho tenzoriou he vestr, ha d'en em lakaat en hent evit mont da Haran, d'al leac'h m'en doa hevet Nakor, breur Abraham. Pa erruas eno, e chomas a za gant he gañvalet dirac eur puns a ioa a kichen kear, hag e reas gousladic ar heden-ma da Zoue: «va Doue, emezhan, va zicourit en deiz-ma, ha grit trugarez da Abraham, va mestr. Merc'hed iaouank kear a

deuio hremaic ama da gerc hat dour. Ma lavar unan anezho dimn: evit euz va fod, ha va list da denna dour evit reï ive da eva d'ho cañvalet; me anavezo dre eno, o va Doue, e vezo hounnez an hini o peuz galvet da veza pried da Isaac.»

Kerkent teuas dioc'h costez kear eur plac'h iaouank, he hano Rebecca, hag a ioa he modesti par d'he genet. Eur pod a ioa ganthi var he scoaz. Diskenn a reas e tal ar feunteun da garga he fod, ha p'edo o tont kuit, Eliezer a lavaras dezhi: «m'o peffe ar vadelez da rei dimn eur banne dour da eva?» — «Evit, emezhi gant eur vouez dudiuz,» ha ractal ec'h astennas he fod evit reï dezhan da eva P'en devoue evet, hi a lavaras c'hoaz, «mont a ran da denna dour evit reï ive da eva d'ho cañvalet.» Neuze e tiscargas he fod en eul laouer, hag ez eas adarre da denna dour evit ar c'hañvalet. Eliezer a zelle outhi gant eun ear souezet hag eb lavaret ger. P'o devoue ar c'hañvalet evet leiz ho c'hof, e kinnigas dezhi ruillennou da lakaat ouz an diouscouarn, ha diou jadennic aour da lakaat en dro d'an divreac'h; ha goudeze e c'houlennas diganthi da hiou oa merc'h, hag ouspenn, ha plas a ioa en he c'hear evit he loja. Hag hi a respountas: «me zo merc'h da Vathuel, mab Nakor. E ti va zad ez euz colo ha foënn eleiz, ha plas, ar pez a renker, evit ho loja, c'houi, hag ar chañvalet a zo ganeoc'h.» Eliezer a adoras an Aotrou Doue hag a lavaras ennhan he unan: «benniget ra vezo an Aotrou Doue en deuz va digasset da di breur va mestr!»

Neuze e tiskennas e ti Vathuel; mes ne falvezas dezhan dibri tamm ken n'en devije great he gevridi. Lavaret a reas eta dioc'htu: «mar o peuz c'hoant da ziscouez carantez d'am mestr, livirit-heñ dimn; ma n'o peuz ket, me a ia en dro.» Laban, breur Rebecca, ha Bathuel, a respountas: «Doue eo en deuz great an taol-ma, setu ama Rebecca, kemerit-hi, ha cassit-hi ganeoc'h.» Var gement-se Eliezer a drugarekeas adarre an Aotrou Doue. Neuze e roas da Rebecca podoù aour hag arc'hant, ha dillad caer; rei a reas ive a hep seurt traou d'he mamm

ha d'he breudeur. Goudeze e oue eur goan vraz; an oll a oue laouen epad ar goan-ze: caloun peb hini a zride gant ar joa. Antronoz-vintin, tad ha mamm ha breudeur Rebecca he bennigas, hag hi a gimiadas dioutho evit dont da veza pried da Isaac.

Abraham a vevas betec an oad a 175 vloaz, ha betec he varo e oue henniget gant Doue e peb tra.

### 13. Esaü ha Jacob.

Isaac ha Rebecca a jomas ugent vloaz eb caout bugale. Doue a zelaouas erfin ho fedennou hag a roas dezho daou vab. Ar c'henta a oue hanvet Esaü, hag an eil, Jacob. Esaü a ioa he groc'hen rouz ha goloët a vleo, hag he c'her huel ha dichec. Jacob a ioa flour ha flamm he groc'hen, hag eun den sioul ha didrouz. Esaü en em roas d'ar chasse ha d'al labour-douar; Jacob a oue pastor deñvet. Isaac a garie muioc'h Esaü, abalamour hema n'en devoa aoun rac netra; hag he vrassa plijadur oa dibri euz ar c'hig-gouez a deue gant Esaü d'ar gear, pa veze bet o chasseal. Rebecca, hi, a garie muioc'h Jacob, ar bugel dous ha didrabaz, abalamour Doue en devoa lavaret dezhi e vije Jacob savet eun deiz dreist he vreur.

Eun dervez m'en doa Jacob lakeat poaza evithan eur plad legumach, Esaü a erruas en ti, bet o chasseal. «Ro dinn ar pladad legumach-se, emezhan d'he vreur, rac dare oun da vervel gant an naoun.» — Mar kerez, eme Jacob, reï dinn d'az tro da vir a vab hena.» Hag Esaü a respountas: «mad! dare oun da vervel gant an naoun; da hetra e servicho dinn va guir a vab hena?» — «Hen toui a rez var da le, eme Jacob?» Hag Esaü hen touas, ha goudeze e tebras hag ec'h evas, eb heza tamm nec'het gant he vir a vab hena en devoa guerzet ker buhan hag evit ken nebeut a dra.

Jacob a deuas evelse da gaout ar renk kenta var Esaü. Er memes tra ive, en amzer hor zalver Jesus Krist, ar baianet a deuas da gaout ar renk kenta var ar juzevien, dre ho aket da zelaou an Aviel var behini ar juzevien o devoa great fae.

Isaac, o veza deuet da veza coz ha fall-fall en he velet, a lavaras eun deiz da Esaü: « guelet a rit, va mab, oun dija oajet braz, hag e c'hellan mervel euz an eil dervez d'egile. Kemerit eta oc'h armou hag it da jasseal, ha, p'o pezo paket eun dra bennac, poazit-heñ er feson ma c'houzoc'h e cavan guella, ha goudeze me roio deoc'h va bennoz abarz mervel. » Esaü a reas racial er meaz. Hogen, Rebecca e devoa clevet ar c'homzou-ze, ha setu hi da vont d'ho c'hounla da Jacob, ha da aha hema da glask beza kemeret evit Esaü. Lakaat a reas da boazat daou c'havric vihan; reï a reas da Jacob dillad Esaü, en dro d'he zaouarn ha d'he c'hoüzoug e lakeas croc'hen blevec an daou c'havric, ha goudeze her c'hassas da gaout he dad gant ar pladad kig poaz.



Isaac a c'houlennas: «piou oc'h-hu, va mab?» Ha Jacob a respountas: «me eo Esaü, ho mab hena; debrit brema, va zad, ha roït dinn ho pennoz.» Neuze Isaac a lavaras c'hoaz: «tostait ama, evit ma touchinn ouzoc'h, ha ma c'h anavezinn ha c'houi eo e guirionez va mab Esaü.» Jacob a dosleas, hag Isaac, o veza touchet outhan gant he zaouarn, a lavaras adarre: «ar vouez a glevan eo mouez Jacob, mes an daouarn a douchan outho eo

daouarn Esau.» Evelse Jacob ne oue ket anavezet. He dad, o veza debret hag evet, her bennigas en eur lavaret: «ra zeui an Aotrou Doue da reï deoc'h gant largentez ar gliz euz an eñv hag an druzoni euz an douar! Ra zeui an oll boblou euz ar bed da blega dindannoc'h ha d'oc'h henori! Ra vezo milliget an nep piou bennac a roï he valloz deoc'h, hag an nep ho pennigo, ra vezo hennez benniget cant ha cant mil gueich!'»

A veac'h oa eat Jacob dioc'h he dad pa erruas Esaü; ha setu hema o vont da lavaret da Isaac, en eur ginnig dezhan ar pez en doa paket o chasseal: «savit-ta, va zad, ha debrit.» Isaac, souezet braz, a c'houlennas diganthan: «piou oc'h-hu-ta?» Hag Esaü a respountas: «me eo Esaü, ho mab hena.» Isaac a oue souezettoc'h eget biscoaz pa anavezas penaoz oa bet faziet. Mes Esau a ieas eur gounnar direiz ennhan: «an troïdeller fall! Emezhan, en eur gomz euz a Jacob; dija en devoa lamet diganeñ va guir a vab hena, ha setu brema en deuz adarre laeret bennoz va zad!» Kement a zrouc a ioa ennhan ma lavaras e lazehe he vreur. Rebecca, o veza clevet an dra-ze, a oue spountet oll, hag a lavaras da Jacob: «tec'hit ac'hann, va mab, hag it da Haran, da di va breur Laban, ken na vezo deuet ho preur da zoussaat en ho keñver.» Jacob a zentas hag en em lakeas ractal en hent.

### 14. Jacob o tec'het euz ar gear hag o vont da jom da di Laban.

Epad m'edo Jacob o tec'het euz ar gear, e teuas an noz varnezhan. Skuiz gant an hent en devoa great, e kemeras eur mean da lakaat a zindan he benn hag ec'h en em roas da gousket. Neuze e velas, en eun uvre, eur skeul a ioa he zroad var an douar hag he beg harp en eñv. Elez Doue a bigne hag a ziskenne euz an eil penn d'egile euz ar skeul, hag an Aotrou Doue he unan a ioa aleodet oc'h ar beg anezhi. Ac'hano e lavaras da Jacob: «me eo Doue Abraham ha Doue Isaac. Me roio deoc'h ha d'an dud euz ho lignez an douar var behini e cous-



kit, hag an oll boblou euz ar bed a vezo benniget ennoc'h hag *en Hini a dle genel euz ho lignez* » Jacob, o veza dihunet, a lavaras gant eun doujans vraz : « an Aotrou Doue a zo e guirionez ama ; ia, ama ema ti an Aotrou Doue ha dor an eñv. » Neuze e kemeras ar mean, e savas anezhan en he za, hag e scuilhas eol var he c'horre evit he gonzacri d'an Aotrou Doue. Ar plas-se a oue hanvet ganthan Bethel, da lavaret eo, *ti Zoue*.

At teac'h-se a zo eur merk euz hon ilizou e pere ema o chom an Den-Doue En ilizou-ze ive, guelloc'h eget e leac'h all ebet, an elez a gass da Zoue hor pedennou hag a zigass deomp grasou Doue

Goudeze Jacob a ieas adarre gant he hent, hag a erruas e kichen eur puns hag a ioa eur mean braz var he c'horre Teir vanden-zeñvet a ioa gourvezet tro var dro. Jacob a lavaras d'ar bastoret : « va breudeur, euz a beleac'h oc'h-hu ? » — « Euz a Haran, » emezho. — « Neuze, eme Jacob, ne anavezit-hu ket Laban, mab Bathuel ? » — « Ec avad, a respountas ar bastoret ; setu ama Rachel, he verc'h, o tont gant he banden-deñvet. » Jacob n'en devoue ket kent guelet Rachel o tont ma'z eas affo da lamet ar mean pounner a ioa var c'horre ar puns, evit rei da eva d'he deñvet ; goudeze e saludas ar plac'h iaouank gant eun

ear laouen ha carantezuz. Daëlou a joa a deuas en he zaoulagad pa lavaras dezhi oa mab da Rebecca, c'hoar d'he zad. Rachel a redas raetal da gounta an dra-ze d'he zad, hag hema a deuas dioc'htu da zigemeret Jacob. Briata a reas he niz gant carantez, hag her c'hass a reas rac eün ganthan d'he di. Jacob a jomas eno ugent vloaz da zivoal deñvet Laban. Petra bennac ma claskas Laban bihannaat e meur a feson ar gommanant en doa lavaret a roje d'he niz, Jacob a oue coulsgoude benniget gant Doue, hag a deuas da veza pinvidic braz. Meur a vloaz a ioa m'oa dimezet, ha bez' en devoa eleiz a zervicherien, a zeñvet, a c'heor, a gañvalet hag a ezen.

## 15. Jacob o tistreï d'ar gear.

Laban, o velet Jacob ker pinvidic, en devoue avi outhan, hag ato e veze o clask noazout dezhan. Doue a lavaras neuze da Jacob: «distroït da vro ho tadou, me a vezo ganeoc'h.» Jacob en em lakeas raetal en hent gant kement tra en devoa. Erruet e kichen ster ar Jourden, el leac'h m'ema an disparti etre bro Kanaan hag ar vro ma teue anezhi, en devoue aoun rac he vreur Esau. Cass a reas cannadet d'he gaout evit ober ar peoc'h ganthan. Ar re-ma a deuas en dro e berr amzer, en eur lavaret: «Esaü a zo erru d'ho tiarbenn, ha pevar c'hant den ganthan.» O clevet kement-se, Jacob a greskas muioc'h-mui he spount. Neuze e reas ar beden-ma. «Va Doue, emezhan, n'em oa nemet ar vaz-ma pa drenzis ar Jourden brema ez euz ugent vloaz. Mes c'hou o peuz roët dinn ho pennoz, ha setu me o tistreï gant bandennadou vraz a loanet. Va zennit, me ho ped, euz a-dre daouarn va breur.» Epad an noz eun eal a deuas da c'hourin outhan a zindan furm eun den. Ha caër en devoue an eal, ne c'hellas ket reï lamm da Jacob. Chom a rejont evelse da c'hourin an eil ouz egile betec ar mintin. Neuze Jacob a lavaras d'an eal: «n'ho leziun ket da vont kuit ken n'o pezo va benniget.» An eal her bennigas hag a lavaras dezhan: «hiviziken e vioc'h galvet Israel, da lavaret eo, *creñ a enep Doue.*

Evel Jacob n'en devoa mui a leac'h da gaout aoun rac netra goude ar victor-ze en doa gounezet var eun eal, evelse ive an Ilis catholic, goude ar victor e deuz gounezet var ar re a reas brezel dezhi epad an tri c'hant vloaz kenta, a zo sur hiviziken da veza ato treac'h d'he oll enebourien.

Pa zavas an heol, Jacob a velas Esaü o tont gant he bevar c'hant den. Neuze e reas teir vanden euz he vugale, euz he zervicherien hag euz he loanet, ha goudeze ez eas he unan araoc etrezec he vreur. En em strinka a reas d'an douar dirazhan abenn seiz gueich, abarz erruout betec ennhan. Esaü, oc'h he velet, a ziredas d'he gaout, hag en em daolas etre he zivreac'h, an daelou en he zaoulagad. Bugale Jacob a dosteas neuze hag en em strinkas ive d'an douar dirac Esaü. Jacob a ginnigas goudeze d'he vreur diou vandennadic deñvet. Mes Esaü a lavaras dezhan: « va breur, me zo pinvidic aoualc'h, dalc'hit ganeoc'h ar pez o peuz. » Coulsgoude Jacob her pedas kement ha ker brao m'ho c'hemeras eifin.

Neuze Jacob a zeas adarre gant he bent varzu bro Kanaan evit mont da di he dad, Isaac. He galoun a ioa leun a anaoudegez vad e keñver an Aotrou Doue, abalamour d'ar grasou en devoa recevet diganthan. Isaac, he dad, a ioa beo c'hoaz: dridal a reas he galoun gant ar joa, pa erruas er gear ar mab-se a ioa bet keit all pell diouthan. Mes prest goude e varvas, d'an oad a 180 vloaz: Esaü ha Jacob hen lienas hag a lakeas he gorf er bez.

### 16. Joseph e ti he dad.

Jacob en devoue daouzec mab. Ar guella anezho oa Joseph; setu perac Jacob a garie Joseph muioc'h eget he vugale all, hag a lakeas ober dezhan eur zaë gaer, marellet. Breudeur Joseph, o velet kement-se, a deuas da gaout avi outhan.

Eun deivez m'edont o tivoal al loanet, ha Joseph gantho, hema ho guelas oc'h ober eun dra fall bennac, hag a ziscuillas an dra-ze d'he dad evit miret na deujent mui da goueza en eun hevelep pec'het. He vreudeur a zal-

c'has cassouni outhan abalamour da gement-se, ha n'o devoa mui ger mad ebet da lavaret dezhan.

Joseph a gountas dezho eun dervez eun uvre en devoa bet: « me zounje dinn, emezhan, edomp, c'houi ha me, oc'h endramm ed; ha va herdinn-me a zave hag a jome en ho za, e leac'h ho re-c'houi a ioa renket tro-var-dro dezho var ho gourvez, egis pa vijent oc'h ho adori. » He vreudeur a respountas: « daoust ha te a vezo roue varnomp-ni? » Eur veich all e lavaras dezho adarre: « me m euz uvreet c'hoaz edo an heol, al loar, ha gantho unnec stereden, oc'h va adori. » He dad her scandalas var gement-se, en eur lavaret. « daoust ha da vamm, da vreudeur ha me, a die en em strinka d'an douar dirazoudte? » Divezatoc'h coulsgoude, o veza taolet muioc'h a evez ouz an uvre-ze, Jacob a deuas da zounjal oa marteze he vab ker, Joseph, galvet gant Doue da ober traou braz ha burzuduz. Mes he vugale all n'o devoue nemet muioc'h-mui a gassouni hag a vouarizi ouz ho breur, dre ma teue hema da gounta dezho ar seurt uvreou-ze.

**17. Joseph guerzet da varc'hadourien a zianveaz-bro**

Eun dervez Jacob a lavaras da Joseph. « ho preudeur a zo pell ac'hann o tivoal ho loanet, it da velet penaoz ema ar bed gantho. » Joseph en em hastas da zenti hag a ieas ractal en hent. Kerkent ha m'o devoue he vreudeur he velet o tont etrezec ennho, e leverjont an eil d'egile: « seta a-hont an *uvreer*; saillomp varnhan ha lazomp-heñ Goudeze ni daolo he gorf en eur puns, hag a lavaro e vezo bet taget ha lonket gant eul loan gouez bennac. Ni velo neuze da betra e vezo bet talvezet dezhan he uvreou. » Ruben, ar c'hossa anezho, o veza clevet he vreudeur all o comz evelse, a lavaras: « arabad eo, emezhan, arabad eo he laza, na scuill he c'hoad, taolit-heñ kent er puns seac'h-ma. » Ruben ne gomze evelse nemet evit clask an tu da zavetei he vuez da Joseph, ha d'her c'hass en dro da di he dad.

Hogen, a veac'h oa erruet Joseph e kichen he vreudeur ma teuas ar re-ma da lamet diganthan he zaë marellet,

ha d'hen teuler en eur puns coz ha seac'h. Neuze ec'h azezchont evit dibri ho fied. Epad m'edont o tibri, setu o tremen ebiou dezho marc'hadourien a ziañveaz-bro, a ioa o vont d'an Egypt gant ho c'hauvalet, hag ar re-ma sammou marc'hadourez gantho var ho c'hein. Juda, o velet ar varc'hadourien-ze, a lavaras d'he vreudeur: « petra dalvezo deomp beza lazet hor breur? Daoust ha n'e ket guelloc'h deomp he verza ha beza kuit da ruzia hon daouarn gant he c'hoad? » Ar pez a lavare Juda a oue cavet mad gant he vreudeur. Ar re-ma eta a dennas Joseph euz ar puns seac'h hag her guerzas ugent pez arc'hant. Caer en devoue Joseph goueli ha pedi he vreudeur da gaout truez outhan, ar varc'hadourien a ziañveaz-bro her c'hassas gantho d'an Egypt.

Coulsgoude Ruben n'edo ket var al leac'h pa oue guerzet Joseph. O veza eat d'he glask d'ar puns, e rogas he zillad gant he c'hlac'har hag he zizesper pa velas n'edo mui eno, ha goudeze e lavaras d'he vreudeur: « ne velan mui ar bugel, petra deuinn-me da veza? » Mes he vreu-

deur ne rejont van ebet ouz he glevet. Laza a rejont neuze eur c'havric, ha, goude beza soubet saë Joseph en he goad, e cassjont anezhu d'ho zad, en eur lavaret: «setu ama eur zaë hag or beuz cavet; guelit ha n'e ket hini ho mab eo?» An tad a lavaras dioc'htu: «eo zur, hini va mab eo; ah! eul loan gouez bennac en deuz taget Joseph» Jacob a viscas ractal dillad caoñ, ha ne chane da vouela gant ar c'heuz en devoa d'he vab. Bez' e oue pell amzer eb gellout kemeret plijadur gant netra, nag ober laouenedigez gant den.

Joseph, e ti he dad, e creiz he drubuilou, hag er renk huel da behini e oue savet erfin, a zo eur merk euz hor zalver Jesus-Krist.

Evel Joseph, hor zalver Jesus-Krist a denn varnhao cassoniz ha gouarizi he vreudeur, abalamour d'he zantelez, d'ar prezegennou a rea a enep techou fall an dud, hag abalamour d'ar pez o devoa discleriet ar brophetei divar benn ar c'hloar e pehini e tlie erruout

Evel Joseph, hor zalver Jesus-Krist a oue guerzet, tamallet e faoz ha beuzet he ene en eur mor a anken. E creiz he boaniou en devoue ive eun torfetour a bep tu dezhan; unan euz an dorfetourien-ze en em gollas evit biken; d'egile e lavaras e vije eüruz ganthan en he varadoz.

Evel Joseph, hor zalver Jesus-Krist a zavas euz ar stat a boan hag a zismegans e pehini oa bet lakeat evit mont da azeza, leun a c'hloar, en tu diou d'he dad; hag ano e ren hag e reno da virviken, ac'hano e ra d'an dud anaout he c'halloud, hag e ligass ive avechou, evel Joseph, pennadou enerez d'ar re a gar ar muia evit guelet peseurt caloun o deuz en he gefiver, ac'hano c'hoaz e pardoun da gement hini en deuz fisians en he drugarez, hag e carg erfin euz he c'hrason ar re a laka ho oll zoursi d'he zervicha ha da blijout dezhan.

### 18. Joseph e ti Putiphar

Coulsgonde ar varc'hadourien a ziañveaz-bro, o veza erruet en Ejipt, a verzas Joseph da Butiphar, cabiten goardou ar roue Pharaon. Hogen, Doue a ioa gant Joseph, hag a seuille he vennoz var gement tra a rea. Putiphar, o velet kement-se, a roas dezhan ar garg da gass he diegez en dro evel pa vije bet he unan ar mestr.

Abenn eun nebeut amzer, greg Putiphar a falvezas dezhi lakaat Joseph da ober eur pec'het mezuz. Mes heñ a respountas: «penaoz e c'helfenn-me ober eun torfet ker braz, ha pec'hi a enep va Doue?» Eun dervez ma n'oa nemet Joseph hag hi en ti, e roaz da anaout adarre an ioulou fall a ioa en he c'haloun, hag e crogas e mantel Joseph. Mes hema a lezas he vantel ganthi hag a dec'has kuit. Setu hi neuze o vont en egar hag o c'hervel oll dud he zi, en eur lavaret a bouez-penn: «guelit, emezhi, pebez den fallacr en deuz kemeret ama va fried. Deuet eo betec ennon da glask ober drouc dinn, ha pa'm euz savet va mouez evit goulenn sicour, en deuz lezet he vantel etre va daouarn, hag eo tec'het kuit.» Pa erruas he goaz er gear, e tiscouezas dezhan ar vantel, en eur ziscleria dirazhan ar pez e devoa dija discleriet dirac he zervicherien. Putiphar a ieas eun drouc braz ennhan, hag a lakeas ractal teuler Joseph er prizoun, hag heñ divlammeaer coulsgoude.

## 19. Joseph er prizoun.

Hogen Joseph a blijas kement da vestr ar prizoun ma roas hema dezhan ar garg da deuler evez euz ar brizounerien all. Prest goude e oue digasset d'ar prizoun-ze daou offiser euz a balez ar roue, an hini a zerviche guin, hag an hini a zerviche bara dezhan pa veze ous taol. Ho daou o devoue, en eun hevelep nozvez, eun uvre hag a roas dezho calz a nec'hamant. Joseph, ouz ho guelet, a c'houlennas digantho: «perac eo teñval ho penn evelse?» Hag hi a respountas: «eun uvre or beuz bet, ha n'or beuz den da lavaret deomp petra zinifi.» — «Daoust, eme Joseph, ha n'e ket da Zoue, ha da Zoue ebken, eo reï da anaout petra zinifi an uvreou? Livirit dinn e petra o peuz uvreet.» — «Me, eme an discarger-guin, a vele dirazon teir guinien o sevel diouc'h an douar, hag o tont da zougen deliou glaz, bleuñ, hag erfin rezinn dare. Astenn a rean va dorn da gutuili ar bodadou rezinn, ha goudeze ho goaskenn e gueren ar roue, hag e kinnigenn dezhan da eva.» Joseph a respountas: «an teir guinien a zinifi

tri dervez; abenn tri dervez ama ar roue a roïo deoc'h adarre ar garg o poa kentoc'h, hag e servichoc'h guin dezhan adarre evel a reac'h aziagent. O pet sonch ac'hanon-me neuze, ha pedit ar roue d'am zenna ac'hann; rac me zo het taolet er prizoun-ma eb m'em beffe great drouc ebet. »

An offiser all a lavaras goudeze: « setu ama va uvre-me, emezhan; me zonje dinn em boa var va fenn teir banerad vleud; en hini a ioa var c'horre ez oa a bep seurt scaotennou ha pasteziou, mes ar re-ma a iea gant al labouset. » Joseph a respountas dezhan: « an teir banerad-se a zinifi ive tri dervez o peuz c'hoaz da veva, mes abenn an tri dervez-se ar roue a roïo urs d'ho tibenna, ha goudeze ho corf a vezo staget a zistribill ouz ar groug, hag eno e vezo debret gant al labouset. »

Tri dervez goude ec'h erruas ar pez en devoa discleriet Joseph. Ar roue a roas adarre he garg d'an discarger-guin, hag an offiser all a oue dibennet, hag he gorf staget a zistribill ouz ar groug. Mes an discarger-guin, eur veich ma oue lakeat a nevez en he garg, n'en devoue mui sonch ebet euz a Joseph.

## 20. Joseph savet en eur renk huel.

Daou vloaz goude ar roue Pharaon he unan en devoue eun uvre. Caout a rea dezhan guelet seiz bioc'h lard o tifourcha euz a ster an Nil, hag o vont da beuri er guerniou a zo eno e kichen. Var ho lerc'h e teuas ive euz ar ster seiz bioc'h all hag a ioa treut evel gagnou; hag ar re-ma a lonkas ar seiz bioc'h lard. Var gement-se ar roue a zihunas. Mes o veza en em roët adarre da gousket, en devoue c'hoaz an uvre-ma: guelet a reas seiz penn-ed euz ar re gaëra, hag bi leun a c'hreun, o sevel var eun bevelep coloën. Mes ker buhan e velas seiz penn-ed all, seac'h ha moan, o tont da zibri ar re genta. Ha setu Pharaon o tihuna evit an eil gueich. Kerkent e reas clask an oll divinourien hag an oll dud desket euz an Ejipt, evit counta dezho an uvreou en devoa bet; mes



caër en devoue, ne gavas nicun hag a c'helje disclerla dezhan da vad petra zinifie an uvreou-ze.

Neuze an discarger-guin a deuas erfin da zonch dezhan euz a Joseph, hag a lavaras d'ar roue : « bez' ez euz er prizoun eun den iaouank euz a vro an Hebreet hag en deuz discleriet dinn-me, ha d'an offiser all a ioa eno ganeñ, petra zinifie an uvreou on devoa bet; hag ar pez en deuz lavaret deomp a zo deuet da veza guir evidomp hon daou. » Ractal e oue kemennet da Joseph dont da gaout ar roue, ha, pa oue erruet er palez, ar roue a gomzas outhan evel-hen : « me'm euz bet uvreou ha ne c'hell den lavaret dinn petra zinifiont, mes clevet em euz o peuz, c'houi, eur vouisiegez eb he far e keñver ar poent-se. » Joseph a respountas : « n'e ket me, mes an Aotrou Doue ebken, eo a e hell reï da anaout d'ar roue ar pez en deuz e hoant da c'houzout. » Neuze, Pharaon o veza countet an daou uvre en devoa bet, Joseph a lavaras dezhan : « Doue a ro da anaout d'ar roue ar pez a dle c'hoarvezout abarz nemeur ama. Ar seiz bioc'h lard hag ar seiz penn-

ed leun a c'hreun a verk seiz bloavez e pere an eost a vezo mad ha puill, hag a roïo ed a fors. Ar seiz bioc'h treut hag ar seiz penn-ed seac'h a verk, er c'hontrol, seiz bloavez all a deuio varlerc'h ar seiz genta, hag e pere an eost a vezo fall ha scañv, ha ne roïo tamm ed chet, coulz lavarel. Ar pez a vezo bet a re epad ar seiz vloaz kenta ne vezo ket aoualc'h evit beva epad ar seiz vloaz all-ze, hag eun naounegez vraz a vezo neuze dre ar bed oll. Mad e ve eta d'ar roue choaz eun den gouiziec evit caout soursi, epad ar bloaveziou a eost mad ha puill, da lakaat dastum e grignoliou, e kement corn zo er vro, pez a dle da vaga pobl an Ejipt epad ar bloaveziou a eost fall ha tano a dle dont goudeze. »

Pharaon a blijas an ali-ze dezhan hag a lavaras: «e pelec'h e c'helfempni caout eun den hag a ve speret Doue ennhan evel m'ema ennoc'h-hu? Me ro deoc'h eta galloud var an oll Ejipt; ar bobl oll a zento ouzoc'h ha ne vezo gourc'hemedon-me en tu all deoc'h » Neuze e lamas diwar he viz he voualen a roue evit he lakaat var biz Joseph, hag a reas dezhan ive da viska eur zaë euz ar re gaëra, en dro d'he c'houzoug e lakeas eur c'helc'h aour, ha goudeze e reas dezhan pignal en unan euz he girri evit ober tro kear. Eun embanner a iea araoc en eur lavaret a vouez huel. «ra zeui an oll da zoubla penn ho glin dirac an hini a zo lakeat da vestr var gement corn zo er vro!» Pharaon a jenchas hano Joseph, hag her galvas *salver ar bed.* Joseph en doa neuze tregont vloaz.

### 21. Breudeur Joseph a ia d'an Ejipt

Dont a reas ar seiz bloavez a eost mad ha puill, hag epad an amzer-ze Joseph a roas urs da c'horren beiniou braz, e ped e kemenl kear a ioa er vro. Dont a reas ive ar seiz bloavez a eost fall, ha pobl an Ejipt a c'houlennas bara digant ar roue. Mes Pharaon a respountas: «it da gaout Joseph, ha grit ar pez a lavaro deoc'h. » Joseph a reas neuze, digeri ar grignoliou e pere oa gorroet an ed, hag a roas bara da gement den a ioa en Ejipt.

Coulsgoude e bro Kanaan ez oa ive naounegez, ha

setu Jacob o lavaret d'he vugale: «it d'an Ejipt da brena ed; rac, anez, e varvimp ama gant an naoun.» Breudeur Joseph a deuas eta d'an Ejipt, dec anezho; rac an tad en devoa dalc'het er gear Benjamin, ar iaouanka, gant aoun na vije erruet eun drouc bennac ganthan en hent.

Joseph o veza mestr var an ed, he vreudeur a renkas mont d he gaout. En em strinka a rejont d'an douar dirazhan, mes eb he anaout. Joseph, er c'hountrol, ho anavezas dioc'htu, hag a deuas sonch dezhan ractal euz he uvreou. Comz a reas outho eun tammic rust: «c'houi, emezhan, a zo deuet ama evit guelet doare ar vro, evit gouzout penaoz e ve eassa deoc'h dont a benn d he c hemeret divezatoc'h.» Hi a respountas en eur gena: «nan, aotrou, n'ema ket ar zonch fallaer-se en hor speret. Ni a zo tud didrouz ha didrabaz, ha n'oump deuet ama nemet evit prena ed. Daouzec breur e oamp, gnidic, hon daouzec, euz a vro Kanaan. Ar iouanka ac'hanomp a zo chomet gant hon tad; evit ar iaouanka nemet unan, hennez zo eat euz ar bed-ma.» — «Me velo, eme Joseph, ha guir eo ar pez a livirit. Evit kement-se, me ia da zelc'hei ama unan ac'hanoc'h er prizoun, epad ma'z aï ar re all d'ar gear da gass an ed, ha da gerc'hat ho breur iaouanka.» He vreudeur a lavaras neuze an eil d'egile: «n'e ket eb abeg eo e c'hoarvez an dra-ma ganeomp; rac ni or beuz pec'het a enep hor breur. Guelet or beuz an anken euz he ene, pa bede ac'hanomp da gaout truez outhan, ha ni n'or beuz ket he zelaouet. Setu perac e couez varnomp ar barr-encrez-ma, hag emaomp brema d'hon tro en drubuill hag er c'hlac'har.» Hi a zonje ne c'helle ket Joseph ho c'houmpren, rac e langach ho bro eo e comzent evelse, hag ar pez o devoa lavaret bete neuze a ioa bet troet da Joseph e langach an Ejipt. Mes Joseph n'en doa ket collet eur ger euz ar pez o devoa lavaret da ziveza entrezho, hag, o veza troët he benn en tu all, ec'h en em lakeas da vouela.

Coulsgoude e roas urs da gass Simeon d ar prizoun, ha goudeze e lavaras d'he zervicherien carga sier an divroïdi-ze a ed, ha lakaat da bep hini en he zac'h an ar-

c'hant en devoa roët, hag ouspenn, pe a dra da zibri epad an hent. An traou-ze oll o veza great egiz m'oant bet gourc'hemennet, breudeur Joseph a zammas ho zac'hadou ed var ho ezen, hag a zistroas d'ar gear.

Pa errujont e ti ho zad, e oue mall gantho counta dezhan ar pez a ioa c'hoarvezet epad ho beach. Mes pa'z ejont da c'houlounder ho zier, e ouent nec'het oc'h egel biscoaz o caout, peb hini en he zac'h, ar priz euz he zac'had. Rac eb gouzout dezho eo oa bet lakeat an arc'hant en ho zier. Jacob, mantret-oll he galoun ha gant ar pez en doa clevet, ha gant ar pez a vele, a lavaras dezho neuze: «lamet a rit va bugale diganeñ an eil goude egile; setu aze, Joseph n'ema mui, Simeon a zo er prizoun, ha brema e feil deoc'h c'hoaz lamet diganeñ Benjamin. Nan, biken ne lezinn anezhan da vont ganeoc'h d'an Ejipt.

## 22. Benjamin a ia ive d'an Ejipt.

Coulsgoude Jacob, o velet oa eat adarre kement cuchen ed a ioa en ti, a c'hoanteas cass he vugale d'an Ejipt evit an eil gueich. Neuze Juda a lavaras dezhan: «mes, va zad, an hini a zo mestr er vro-ze en deuz lavaret a grenn, arabad oa deomp distrei d'he gaout nemet hor breur iaouanka a vije ganeomp. Roït deomp eta Benjamin, me a respount anezhan.» — «Mad, eme Jacob erfin, mar d'eo red he lezel da vont, grit ar pez a geroc'h. Cassit d'ar mestr-se ar pez or beuz a vella; kinnigit dezhan ive daou c'hement all a arc'hant, ha roït dezhan ouspenn ar pez o peuz cavet en ho sier gant aoun na ve bet lakeat eno dre fazi. Ra zeui an Aotrou Doue oll-challoudec da reï deoc'h ar c'hras da bijout d'an den-ze, evit ma laosko da zont d'ar gear ganeoc'h ho preur keaz en deuz dalc'het er prizoun, hag ive Benjamin, va mab muia caret! Epad an amzer-ze, me jomo ama va-unan evel pa venn o tougen caoñ d'am bugale.»

Setu eta breudeur Joseph oc'h erruout adarre en Ejipt. A veac'h en devoue Joseph ho remerket o tont, ha Benjamin gantho, ma lavaras d'he vevel: «grit d'an dud-ze

dont en ti, rac c'hoant em euz e lemfent hini gaurit » Ar mevel a reas rastal d ho digemeret, hag a reas dezho mont en ti Hi a grene kement a aoun o devoa, hag ho c heuta soursi a oue comz d ar mevel euz an arc hant o devoa cavet en ho zier. Mes heñ a respountas dezho «n o pezet aoun ebet!» Goudeze e tigassas Simeon d ho c haout, hag ez eas da rei bouet d ho loanet.

Pa deuas Joseph dirazho, ec h eu em strinkehont d an douar evit he zaludi, hag e kinnigehont dezhan ar pez o devoa digasset gantho Joseph ho zaludas d he dro gant eun ear cheutil ha laouen, hag a c houlennas outho. «hag ho tad, beo eo c hoaz? rac h eo ato?» Hi a respountas «hon tad, ho servicher, a zo beo e hoaz, hag a zo rac h ato a drugare Doue » En eur zellet ous Benjamin, Joseph a lavaras. «hag hennez eo ho breur iaouanka?» He vreudeur o veza respountet, «ia», Joseph a lavaras adarre: «Doue r ho pennigo, va bugel!» Ha kerkent ez eas er meaz evit cuzet an daelou a garantez hag a joa a rede euz he zaoulagad Goude beza goale het he vizach e teuas en dro, hag e roas urs da zervicha lein. Benka a reas he vreudeur ous taol, peb hini hervez he oad ar pez a lakeas anezho da veza souezet maro Euz a gement seurt bouet a oue servichet, Benjamin en devoue eul loden pemp gueach brassoc h eget an hini a oue roet d he vreudeur Coulsgoude ar re-ma o devoue da zibri ha da eva leiz ho c'hof, hag a oue laouen braz epad lein

Benjamin a roa eur merk euz an abostol St. Paol, pehini a ziskenne euz he lignez. St Paol a oue rve an diveza galvet da veza abostol, ha coulsgoude e labouras muioc h eget an oll ebestel all, hag o recevas muioc h a c'hrasou eget n'euz fors pehini anezho, (St. Ambroas)

### 23 Tass-arc'hant Joseph.

Joseph a falvezas dezhan gouzout hag he vreudeur o devoa kement a vouarizi hag eur galoun ker criz e keñver Benjamin evel m'o devoa bet en he geñver. Goude lein eta e lavaras d'he vevel: «cargit a ed sier an divroïdi-ze, ha lakit arc hant peb hini e giniou he zac'h, lakit ouspenn

va zass-arc'hant-me e sac'h ar iaouanka anezho. » Great e oue evel m'en doa gourc'hemennet, hag he vreudeur a reas kuit antronoz-vintin. A veac'h oant eat er meaz euz a gear ma lavaras adarre Joseph d'he vevel : « it varlerc'h an divroidi-ze, ha diarbennit anezho, en eur lavaret : perac, evit ar vad a zo bet great deoc'h, o peuz-hu bet ar fallagriez da laërez tass va mestr? »

Ar mevel a reas ar pez a ioa gourc'hemennet dezhan. Paka a reas buhan bugale Jacob, hag ar re-ma, spountet-oll, a respountas d'ar pez a damalle dezho: « penaoz e c'hellac'h-hu eredi or be-ni laëret aour pe arc'hant e ti ho mestr? Evit laeroun avad ne d'oump ket, ha, mar bez cavet an tass gant unan bennac ac'hanomp, ni c'houlenn ma ve lakeat d'ar maro var an heur, ha ma teuimp oll da veza oc'h esclavourien! » Neuze e tigorjont oll ho zier, ar mevel a furchas ar zier-ze an eil goude egile, hag a gavas erfin an tass e sac'h Benjamin. O velet kement-se, breudeur Joseph a oue stravillet muioc'h eget biscoaz; regi a rejont ho dillad dre an nerz euz ho dizesper, ha goudeze e tistrojont e kear da gaout Joseph. En eur erru-out dirazhan, ec'h en em strinkchont oll d'an douar e harz he dreid. Neuze Joseph a lavaras dezho: « perac o peuz-hu great an dra-ze? » Ha Juda a respountas: « ne c'hel-lomp lavaret netra evit en em zifenn; goualen Doue eo a sko varnomp abalamour d'hor pec'hejou. Pa fell da zoue eta, ni a vezo oll esclavourien deoc'h. » — « Doue ra viro, eme Joseph, na raffenn kement all! An hini en deuz kemeret va zass-arc'hant, hennez a vezo va esclavour, evidoc'h-hu hag ar re all a c'hell distrei e peoc'h da gaout ho tad. » Juda a dosteas neuze ous Joseph evit counta dezhan pegement a boan en doa bet ho zad o lezel Benjamin da zont gantho. « Ma tistroffemp brema d'ar gear eb ar bugel-ze, emezhan, hou tad a varvfe gant he c'hlac'har. Me am euz respountet euz a vuez Benjamin; list anezhan eta da vont en dro gant he vreudeur, ha va dal-c'hit-me da esclavour en he blas. »

### 24 Joseph en em ro da anaout

Caër en doa Joseph moustra var he galoun, deuet da ar mare ne c'helle mui beza mestr dezhi. O veza eta roët urs d'an dud all a ioa eno da vont er meaz, e tirollas da leñva, hag e lavaras d'he vreudeur: «me eo Joseph! Ha



va zad, beo eo ato?» — Mes he vreudeur ne c'hellont respount netra, kement a aoun o devoa.

Neuze e comzas outho gant dousder hag e lavaras adarre: «me eo Joseph, ho preur, an hini o poa guerzet da vare hadourien a ioa o tont d'an Ejipt. N'o pezet aoun ebet, rac an Aotrou Doue he unan eo en deuz va digasset en Ejipt evit ober vad deoc'h. N'e ket dre ho polontez-c'hou eo emaoun ama, mes dre volontez Doue pehini en deuz roet dinn galloud var an oll Ejipt. Ha brema it buhan da gaout va zad, ha livirit dezhan: setu ama petra lavar deoc'h ho mab Joseph: Doue en deuz va lakeat da vestr var an oll Ejipt! Hastit affo dont ama, hag ez eoc'h da jom d'ar guella carter zo er vro, el leac'h m'o pezo peb tra hervez ho c'hoant; rac bez' e vezo c'hoaz pemp bloavez a eost fall.»

Pharaon en devoue ive calz plijadur o clevet ar c'helou-ze, hag a lavaras: «me ioio da Jacob ha d'he vugale oll vadou an Ejipt.» Joseph a gimiadas doc'h he vreudeur, goude beza gourc'hemennet rei dezho kirri, dillad, arc'hant, ha pe a dra da zibri epad en hent.

## 25. Jacob o vont d'an Ejipt

Pa erruas breudeur Joseph e ti ho zad, ho c'homz kenta a oue houma: «ho mab Joseph a zo beo, hag heñ eo a zo mestr var an oll Ejipt.» Jacob, o clevet ar c'helou-ze, a ioa heñvel ouz eun den o tihuna goude eun c'housk tenn ha pounner, ha beac'h en devoa o cred ar pez a gleve. He vugale a gountas dezhan neuze var eun



ar pez a ioa c'hoarvezet; hag, o velet kirri ar roue hag an traou caër a ioa ennho, e teuas erfin enouhan he unan hag e lavaras: «bréma ne vank mui netra dinn p'e guir va mab Joseph a zo beo c'hoaz; mont a rinn eta d'an Ejipt evit caout an eur d'he velet abarz mervel.»

Setu eta Jacob oc'h en em lakaat en hent gant oll dud he di; dec ha tri-ugent oant entrezho oll. Pa erruas el leac'h m'ema an disparti etre bro an Ejipt ha bro Kanaan, an Aotrou Doue en em ziscouezas dezhan hag a lavaras: «n'o pezet aoun ebet o vont d'an Ejipt; me a lakaio ho lignez da veza eur bobl braz, hag eun dervez a zeui me denno adarre ar bobl-se euz an Ejipt.»

Juda a ieas araoc da gass da Joseph ar c'helou edo he dad en hent. Joseph a deuas ractal gant he gar da zigemeret he dad, ha kerkent ha m'her guelas e lammas d'he c'houzoug hag e vriatas anezhan en eur scuil daëlou a joa. Jocob a lavaras neuze: «bréma e varvinn e peoc'h pa'm euz bet an eur d'ho cuelet eur veich c'hoaz.»

> Evelse e comzas ive d'he dro an den coz Simeon, goude m'en devoue bet an eur da velet, en templ a Jerusalem, ar guir Joseph, Salver ar bed.

Joseph a ieas goudeze da gass he dad dirac ar roue, ha Pharaon o veza goulennet ous Jacob pe oad en doa, Jacob a respountas: «cant tregont vloaz zo ma'z oun beachour var an douar; ar bloaveziou-ze a zo nebeut anezho, ha c'hoaz int bet fall. ne doslaont ket ouz an niver a vloaveziou m'o deuz bevet va zadou coz.» Joseph a roas d'he dad ha d'he vreudeur douar e carter Jessen, ar guella carter euz an Ejipt; eno e c'heljont beva en ho eaz, ha ne vanke netra dezho euz a gement o devoa ezom.

## 26. Maro Jacob ha Joseph.

Seitec vloaz a ioa m'edo Jacob o chom e carter Jessen, pa deuas da goueza clañv. Joseph a ieas ractal d'he velet gant he zaou vab, Ephraim ha Manasse. Jacob a bokas d'ar vugale hag ho bennigas, ha goudeze e lavaras da Joseph: «me zo o vont da vervel; mes Doue a vezo ganeoc'h hag a gasso ac'hanoc'h en dro da vro ho tadou coz.» Neuze e c'halvas en dro dezhan he vugale all hag he vugale vihan. Da Juda eo e roas he vrassa bennoz, en eur lavaret: «Juda, c'houi a vezo treac'h d'ar re a vezo a enep deoc'h, ha bugale ho tad en em strinko d'an douar dirazoc'h. Ar stur a jomo e lignez Juda ken na zeui *an Hini a die beza digasset, hag a vezo an oll boblou var c'hed anezhan.*

Ar c'homzou-ze a roe da anaout e teuje ar Messias er bed pa ne vije mui rouanet euz a lignez Juda, dont a rejont da vir en amzer ar roue Herodes, ar c'henta roue o devoue ar Iuzevien ha n'oa ket euz a vouenn tud ar vro.

Enfin Jacob a lavaras : « lakit ac hanon e bez va zadou, e bro Kanaan, » ha goudeze e varvas. Joseph en em daolas var gorf he dad, hag her briatas c'hoaz en eur vouela. An Ejiptianet a zougas kaoñ da Jacob epad dec deivez ha tri-ugent. Amzer ar c'haoñ o veza tremenet, Joseph a ieas gant he vreudeur, hag an dud a renk huela euz a lez ar roue, da gass corf he dad da vro Kanaan. Ar c'horf a ioa bet balzamet evit miret outhan da vreina.

Joseph he unan a vevas betec an oad a zec vloaz ha cant, hag a velas bugale he vugale betec an drede lignez. O velet e tostea he heur diveza, e lavaras d'he vreudeur: « Doue en devezo sonch ac'hanoc'h goude va maro, hag ho cass a rai en dro d'ar vro en deuz lavaret da Abraham, da Isaac ha da Jacob, a roje d'an dud euz ho lignez; o pezet sonch neuze da gass va relegou ganeoc'h. » Var gement-se e laoskas he huanad diveza. He gorf a oue ive balsamet ha lakeat en eun arched.

## 27. Patiantet Job.

En amzer ar Batriarchet e veve en Arabi eun den, he hano Job. Seiz mab en devoa ha teir merc'h, bez' en devoa, ouspenn, 7000 penn-dañvad, 3000 cañval, 500 coublad ejennet, 500 azennezet hag eleiz a zervicherien. Brudet braz oa e costez ar zao-heol abalamour d'he zanvez, ha muioc'h c'hoaz abalamour d'he zantelez.

Eun dervez, Doue lavaras da Zatan : « ac'hanta, n'az peuz-te ket guelet va zervicher Job, eun den ha n'en deuz ket he bar var an douar ? » Ha Satan a respountas : « n'e ket souez e ve Job eur zervicher mad deoc'h. Daoust ha n'o peuz ket scuillet ho pennoz var he oll oberou, ha lakeat he zanvez da greski ato etre he zaouarn ? Mes clask-it eun tammic lamet diganthan ar pez en deuz, hag e veloc'h ha ne deuio ket da zilezel ho servich. » — « Mad ! eme an Aotrou Doue, me ro galloud d'id var gement tra

en deuz, nemet na douchi ket outhan. » — Ha setu, eun deivez m'edo oll bugale Job o leina e ti ho breur cossa, (hema a ioa ganet da geñver an deiz-se), eun den a deuas da lavaret d'ho zad a ioa chomet he unan en he di gant he bried : « paotret Saba o deuz casset gantho oc'h ejennet hag oc'h azennezet, goude beza lazet ar re a ioa oc'h ho diwoat ; n'euz nemedon-me hag en defle gellet tec'het evit dont da zigass deoc'h ar c'helou. » An den-ze a gomze c'hoaz pa erruas eun all hag a lavaras : « tan an eñv a zo couezet var ho teñvet ha var ar bastoret, hag oll int bet pulluc'het. N'euz nemedon-me hag a ve bet espernet gant ar gurunn evit dont da zigass deoc'h ar c'helou. » A veac'h oa ar c'homzou-ze peur-achuet pa zigouezas eun trede cannad hag a lavaras : « paotret ar C'haldee o deuz casset gantho ho cañvalet ; n'euz nemedon-me hag en deffe gellet en em zavetei evit dont da zigass deoc'h ar c'helou. » Kerkent e teuas eur pevare cannad hag a gomzas evel-hen : « eur gorventenn e deuz pilet ti ho mab hena ; an ti a zo couezet en he boull, hag ho pugale a zo bet paket a zindan : oll int bet flastret ha lazet gant ar vein. N'euz nemedon-me hag en deffe gellet tec'het evit dont da zigass deoc'h ar c'helou. » O clevet ar c'helcier estlammuz-se, Job a zavas en he za, hag a rogas he ziltad evit discouez pegement oa rannet he galoun. Goudeze ec'h en em strinkas d'an douar evit adori Doue, hag e lavaras : « Doue eo en devoa roet dinn va madou ha va bugale ; Doue eo en deuz ho lamet diganeñ ; ra vezo hano Doue bepret meulet ! »

Neuze an Aotrou Doue a lavaras adarre da Zatan : « guelet a rez, va zervicher Job n'en deuz ket nebeutoc'h a zoujans, na nebeutoc'h a garantez evidon, evithan da veza collet kement tra en devoa. » Ha Satan a respountas : « ia, mes an den a zo prest ato da reï he oll zanvez evit savetei he vuez hag he iec'het. N'o peuz nemet skeï Job en he gorf, hag e veloc'h ha ne deuio ket d'en em dreï ha d'en em zevel en oc'h enep. » — « Mad ! eme an Aotrou Doue, me hen laka etre da zaouarn ; gra dezhan ar pez a giri, nemet ne lami ket he vuez diganthan. »

— Ha setu Satan da zigass da Job eur c'hleñvet euzuz : adalec kern he benn betec plantou he dreid, he gorf oll a oue goloet a c'houliou, eun donjer oa sellet outhan. Ha Job, azezet var eur bern teil, a zec'he gant eun tamm pod-pri torret al lin-brein a deue euz he c'houliou. Ebarz er stat-se, he c'hreg zoken a rea goap anezhan abalamour ma kendalc'he ato da lakaat he fisians e Doue. Mes Job a scandalas anezhi, en eur lavaret : «daoust ha n'e ket euz a zaouarn an Aotrou Doue eo oa boa recevet hor madou? Perag eta ne recefempni ket ive euz he berz ar poaniou a blij gant-han digass deomp? » Evelse Job ne zigoras ket he vuzellou da lavaret goal gomz ebet a enep an Aotrou Doue.



Coulsgoude tri euz he vignounet, o veza clevet petra a ioa c'hoarvezet gant-han, a deuas d'he velet. Pa errujont, ha pa daolchont ho daoulagad var-n-han evit ar veich genta, ne c'heljont ket he anaout. He zaludi a rejont dre ho gouelvan hag ho hirvoud ebken, ha ne leverjont ger ebet dezhan ; rac guelet a reant oa beuzet he ene en eur mor a anken. Pa deuas erfin Job he unan da zigeri he c'hinou evit comz var eun ton clemmuz euz ar stat reuzeudic e pehini oa lakeat, he vignounet a zavas ho mouez d'ho zro evit rebech dezhan he fallagriez. Rac hi, ar spesiejou berr ma'z oant, a zonje dezho ne c'helli Doue digass poaniou epad ar vuez-ma nemet d'an dud fall. Ha dileiz Job a respountas dezho n'en devoa great biscoaz fallagriez ebet, hag a lavaras gant eun neiz-caloun ha ne vez ket aliez guelet he Iar : «ha pa deuffe an Aotrou Doue da

lamet diganeñ va buez, em beffe ato fisians ennhan. Rac gouzout a ran em euz eur Zalver, hag e savinn adarre a varo da veo d'an deiz diveza euz ar bed; ha neuze, va c'horf o veza bet adarre roët dinn, e velinn va Doue gant an daoulagad a vezo em penn; ia, me va unan eo her guelo, ha nan eun all e va leac'h. »

Ne ket en aner eo e kendalc'has Job da gaout eun hevelep fisians e Doue. Abarz nemeur Doue her pareas dioc'h he gleñvet, hag a roas dezhan an anter muioc'h a vadou eget n'en devoa kent. Bez' en devoue adarre seiz mab ha teir merc'h, ha guelet a reas bugale he vugale betec ar bedervet lignez. Job a vevas c'hoaz 140 vloaz, ha ne oue den var an douar eurussoc'h evithan.

Patiantet Job a ioa eur merk euz a batiantet hor zalver Jesus-Krist. Abalamour d'hor pec'hejou-m, hor zalver Jesus-Krist a zo bet ive goloet a c'houliou adalec ar penn betec an troad, ha disprijet gant ar re a ioa kent he vignonnet evel eun den carget a fallagriez. — Histor Job a zesk deomp betec pegeit e c'hell moni, pa bly gant Doue, galloud an drouc-speret; kement-se a ro deomp ive da anaout perac e teu an llis da vennigen ha da gonzacri an dud hag an traou dre zin ar groaz ha dre an dour benniget.

## TREDE LODEN

## AR BOBL A ISRAEL KELENNET GANT DOUE EN EUR FESON BURZUDUZ ADALEC MOIZES BETEC DAVID

(Adalec ar bloaz 1500 betec ar bloaz 1055 araoc donedigez hor zalver.)

### 28 Ganivelez Moizes

Lignez Jacob a greskas en Ejipt hag a deuas da veza eur bobl braz. Mes pignat a reas var an tron eur roue nevez, ha n'en devoa ket anavezet Joseph. Hema a deuas da gassaat ar bobl a Israël ha da gaout aoun razhan. Rei a reas urs da lakaat an Israëlitet da ober labouriou pounner, da zougen beac'hiou dreist ho galloud, ha goure'hemenn a reas zoken ma vije taolet ha beuzet e ster an Nil an oll baotret a c'hanje etouez an Hebreet.

Hogen, eur c'hreg a Israël a lakeas er bed eur paotr euz ar re goanta. Ar c'hreg-se ne zelaouas nemet mouez ar goad ha mouez he c'haloun, hag a guzas he bugel epad tri miz. Da fin an tri miz-se coulsgoude e velas ervad ne c'helje mui miret na vije anavezet ar pez e devoa great. Neuze petra reas? Kemeret eur baner-vriman, stouda ha cloza ar brouan tro-var-dro gant eur guiskad



pek, lakaat he buget ebarz, ha goudeze her c'hass, paner hag all, etouez ar c'horz pe ar raoz a ioa var ribl ar ster. C'hoar ar c'hrouadur a jomas eno da gourzi, en eun tu bennac e kichen, evit guelet petra erruje. Ha setu, dre eun taol euz a Brovidans Doue, setu merc'h ar roue he unan o tont d'en em voalc'hi d'ar ster. Ar brinses-se, o veza remerket ar baner, a gassas d'he c'herc'hat unan euz ar merc'het a ioa oc'h ober coumpagnunez dezhi, hag, o veza he digoret, e cavas ennhi ar bugel o leñva. O velet ar paotric keaz-se, he c'haloun a deuas da dene-raat. — «Unan euz a vugale an Hebreet eo,» emezhi. C'hoar ar bugel a dosteas neuze, hag a lavaras dezhi: «mar kirit, me zo o vont da glask deoc'h eur vagerez evit ar c'hrouadur bihan-ze.» — «It-ta,» eme ar brinses. C'hoar ar buget, leun a joa, a redas da glask he mamm; hag bouma o veza deuet dioc'htu, merc'h ar roue a la-varas dezhi: «kemerit ar bugel-ma da vaga, ha me ho paeo.» Ar vamm a gassas ganthi ar bugel hag her magas Divezatoc'h, pa oue deuet da veza brazic, merc'h ar roue

her c'hemeras evit he mab, hag hen hanvas Moïzes, da lavaret eo, *tennet euz an dour*.

Moizes a ioa eur merk euz hor zalver Jesus-Krist. Evel Moizes, hor zalver Jesus-Krist a oue ive divoallet dioc'h ar maro da behini oa bet coundaonet, prest goude he c'hanvelez, gant eur roue criz ha dinatur. — Moïzes a ioa leun a furnez adalec he iaouankiz, hor zalver Jesus-Krist, d'an oad a zaouzec vloaz, a lakeas dre he gomzou an doctoret euz al lezen da veza souezet hag estlammet oll. — Moizes a rannas ar mor etre daou, hor zalver Jesus-Krist en deuz great d'an avel paouez da c'hoëza. — Moïzes a ziscouezas d'ar bobl a Israel hent an douar promettet; hor zalver Jesus Krist en deuz digoret d'an dud oll hent ar baradoz. — Moizes, en eur ober burzudou braz, a roas d'ar iuzevien lezen an testamant coz; hor zalver Jesus-Krist, en eur ober burzudou c'hoaz brassoc'h, en deuz roet d'ar bed oll an testamant nevez. — Moïzes a vruzunas idolou an Hebreet, hor zalver Jesus-krist en deuz lakeat an idolou da goueza dre ar bed oll. — Moizes a dennas ar bobl a Israël euz a-dre daouarn roue an Ejipt, hor zalver Jesus-Krist en deuz tennet an dud oll euz a zindan galloud an droue-speret. — Moizes a iunas var ar menez epad daou-ugent dervez ha daou-ugent nozvez; n'en doa ket a c'hoant dibri o clevet ar pez a lavare Doue dezhan; hor zalver Jesus-Krist en deuz great kement all en dezert. — Moïzes en devoa chenchet doare pa ziskennas divar menez Sinaï; hor zalver Jesus-Krist a jenchas ive doare var menez Thabor. — Moïzes a recevas eur bouet celestiel, galvet ar Manu, evit maga ar bobl a Israël, dare da vervel gant an naoun charz eu dezert; hor zalver Jesus-Krist en deuz ive, e creiz an dezert, carget he c'hof da bemp mil den gant pemp bara, hag hor maga a ra oll gant ar Mann adorabl euz a zacramant an aoter. — Moïzes a bareas he c'hoar Mari dioc'h al lorgnez a ioa savet var he c'horf, hor zalver Jesus Krist en deuz pareet dioc'h al lorgnez euz ar pec'het ene Mari-Madalen hag eneou eleiz a bec'herien all. — Moïzes a ziellas gant goad al loanet ar vignounach a felle da Zoue a vije gueich all etre ar bobl a Israël hag heñ, hor zalver Jesus-Krist en deuz siellet gant he c'hoad he unan ar vignounach a felle dezhan a vije bividiken etre Doue hag an dud oll.

### 29. Galvidigez Moizes, pe, Moizes galvet gant Doue.

Coulsgoude Moïzes a ioa erruet en oad a zaou-ugent vloaz. O velet peger reuzeudic oa an Israelitet, he vreu-

deur, e oue guell ganthan caout perz en ho foaniou eget beva e palez ar roue, e creiz ar madou hag ar plijadurezou. Bep veich ma eave an dro, ne vanke ket da zifenn he vreudeur, goal-gasset gant an Ejiptianet. Setu perac ar roue a gemeras caz outhan, hag a glaske an tu d'hen lakaat d'ar maro. Moizes, o c'houzout an dra-ze, a dec'has kuit hag a reas da vro Madian. Eno e tremenas daou-ugent vloaz all o tivoal loanet eur belec euz an amzer-ze, he hano Jethro.



Hogen, eun dervez m oa deuet gant he vanden loanet da gichen menez Horeb, an Aotrou Doue en em ziscouezas dezhan e creiz eur voden a ioa e traoñ ar menez: ar voden-ze a ioa an tan ennhi tro-var-dro, ha coulsgoude ne zeve ket. Souezet o velet eun dra ker burzuduz, Moïzes a lavaras ennhan he unan: «red e dinn mont da velet petra zo a-hont.» Mes p'edo o vont, an Aotrou Doue a gomzas outhan evel-hen: «ne dostait ket ama eb diviska ho poutou; rac al leac'h e peini emaoc'h a zo eul leac'h santel. Me eo Doue ho tadou.» Moïzes, o clevet ar c'homzou-ze, a guzas he benn kement a aoun en devoa. Neuze an Aotrou Doue a lavaras dezhan: «guelet am euz anken va fobl a zo en Ejipt, hag hen tenna ac'hano a fell dinn. Me ho casso da gaout ar roue Pharaon, evit ober dezhan leusker ar bobl a Israel da zont kuit euz an Ejipt, ha goudeze c'houi a hencho ar bobl-se da vont da eur vro gaër ha braz, el leac'h ma red al leaz hag ar mel.» Ha Moizes a respoun-

tas : « piou oun-me evit mont da gaout Pharaon hag evit tenna an Israelitet euz an Ejipt? Ar re-ma ne gredint ket ac hanon pa livirinn dezho. Doue en deuz comzet ouzinn. » — « Me a vezo ganeoc'h, » eme an Aotrou Doue. Mes Moizes a lavaras adarre : « me n'oun ket eun den helavar, hag abaoue m'o peuz comzet ouzinn, va zeod a zo denet da veza pounnerroc'h eget biscoaz. » — « Mad, a respountas an Aotrou Doue, ho preur Aaron a zo eun den helavar ; lakit en he e'hinou ar c'homzou a livirinn deoc'h, hag heñ ho diselerio d'ar bobl en ho leac'h. »

Var gement-se Moizes a zistroas d'an Ejipt. Caout a reas var he hent he vreur Aaron ; counta a reas dezhan ar pez en doa clevet he unan gant an Aotrou Doue, ha goudeze ez ejont ho daou da assambli ar bobl a Israel. Aaron a zisclerias d'ar bobl kement tra en devoa lavaret an Aotrou Doue da Moizes. Moizes, deuz he gostez, a reas burzudou, pe miraclou, dirae ar bobl ; hag ar bobl, o velet ar burzudou-ze, a gredas oa e guirionez carget gant Doue d'hen tenna euz an Ejipt, ha, leun a anaoudegez vad, ec'h en em strinkas d'an douar evit trugarekaat an Aotrou Doue.

### 30. Goualigner pe Gouliou an Ejipt

Moïzes hag Aaron, oajet ho daou a bevar-ugent vloaz, a reas neuze da gaout ar roue Pharaon, hag a lavaras dezhan : « setu ama petra lavar an Aotrou, Doue an Hebreet : list va fobl da vont da ober eur saerifis dinn e harz en dezert. » Mes Pharaon a respountas : « ne anavezan ket an Doue-ze, ha ne lezinn ket he bobl da vont el leac'h m'en deuz c'hoant. » Hag adalee an deiz-se, e roas urs da garga an Israelitet a labouriou tennoc'h eget biscoaz.

Coulsgoude an Aotrou Doue a c'houre'hemennas da Moïzes ha da Aaron mont adarre da gaout ar roue. Aaron a daolas he vialen d'an douar dirac Pharaon, ha setu raclat ar vialen-ze o tont da veza eun aer pe eur zarpant. Ar roue a oue spountet, mes he galoun a jomas caledet,



ha ne falvezas ket dezhan lezel ar bobl a Israël da vont euz an Ejipt.

Neuze an Aotrou Doue a skoas Pharaon hag he zujidi gant dec goualen hag a reer ive anezho *dec gouli an Ejipt*. Da genta Aaron, o veza savet he vialen, a skoas eun taol ganthi var dour ar ster, ha kerkent an dour-ze a oue chenchet e goad : setu aze ar voualen genta. Setu ama an eil. Aaron a astennas he zorn var an oll steriou, lennou ha poullou-dour euz an Ejipt, ha ker buhan e oue guelet o tifourcha euz ar steriou, lennou ha poullou-dour-ze, bandennadou ranet gant pere e oue goloet ar vro, ha carget zoken an tiez. Goudeze Aarou a skoas gant he vialen var ar boultren euz an douar, hag ar boultren-ze a oue chenchet e c'houibu, e kement corn a ioa en Ejipt : hounnez a oue an drede goualen. Ar bedervet a oue houma : varlerc'h ar c'houibu, Doue a zigassas dre an oll Ejipt a bep seurt kellien braz gant pere e oue carget an tiez ha goloet an douar. Goudeze an oll loanet a deuas da gleñvel gant ar vossen : setu eno ar pempet goualen.

Setu ama ar c'houec'hvet : al loanet a ioa chomet beo a zilerc'h ar vossen, hag an dud ho unan, a oue goloet ho c'horf a c'horiou hag a c'houiou. Ar zeizvet goualen a oue eur barr-cazarc'h spountuz, gant pehini e oue pilet ha dismantret an edou hag an traou all a ioa o tiouan pe o sevel er parkeier. An eizvet a oue eun arme a gilleienraden a en em daolas var ar vro, hag a scrapas gantho kement tra a ioa chomet a zilerc'h ar barr-cazarc'h. Goudeze an Ejipt oll a oue evel sebeliet epad tri dervez en eun deñvalijen ar vrassa : hounnez a oue an navet goualen. Hogen, keit ha ma c'h en em vele, heñ hag he zujidi, skoet gant unan bennac euz ar goualigner-ze, ar roue Pharaon a lavare bep tro e lezche ar bobl a Israel da vont kuit; mes kerkent ha ma teue Moizes da bedi an Aotrou Doue da lamet ar beac'h anezho divar ar vro, ar roue a ancounac'hea dioc'htu he bromessa, hag a iea adarre a enep he c'her. Erfin, d'an decvet, Doue her skoas gant eur voualen all ha n'oa bet hini ebet c'hoaz ker pounner ha ker spountuz hag hi.

**31. Maro ar mibien hena. — An oan pascal. — Ar bobl a Israel o vont kuit euz an Ejipt.**

Doue a lavaras da Moizes ha da Aaron : « Livirit d'ar bobl a Israel : d'ar pevarzecvet dervez euz ar miz-ma, kemerit, peb hini ac'hanoc'h, eun oan-bloaz, hag heñ neat; lazit-heñ dioc'h an abardaëz, ha goudeze livit gant he c'hoad postou ha treujou an or euz ho ti. Lakit ar c'hig anezhan da boazat oc'h an tan ha debrit-heñ goudeze gant bara ha ne vezo tamm goell ebet ennhan. Grit ar pred-bouet-se en ho sa, eur c'houriz en dro d'ho corf, ho poutou en ho treid, hag eur vaz en ho torn. Epad an noz-se me gasso va eal dre an Ejipt evit rei taol ar maro da oll vibien hena an Ejiptianet ; mes pa velinn hou ar goad var doriou ho tiez, me dremeno ebiou, ha goudeze m'ho tenno oll euz an Ejipt. »

An Israelitet a reas ar pez a ioa bet gourc'hemennet dezho gant an Aotrou Doue. Var dro anter-noz an Aotrou Doue a roas taol ar maro, dre zorn an eal, da oll vibien



hena an Ejiptianet, adalec mab hena ar roue betec mab hena an disterra paour-keaz. An Ejipt oll a diegarnas gant an hirvoud hag ar goëlvan a zirollas neuze euz an eil penn euz ar vro d'egile. Pharaon ne c'hortozas ket an deiz evit eass kemennadurez da Moizes ha da Aaron da zont d'he gaout, hag evit lavaret dezho : «it kuit gant oc'h oll bobl ha gant ho loanet.» An Ejiptianet a lavare ive : «it buhan euz ar vro-ma, pe, a hent all, ne jomo beo rucun ac'hanompni.» An Israelitet a deuas eta euz an Ejipt en eur zigass gantho relegou Joseph ; var dro 600,000 den a ioa anezho eb counta ar merc'hed hag ar vugale.

An oan pascal a verke Oan-Doue maro var ar groaz evit hor prena. Merket oump bet gant he c'hoad, ha dre eno eo bet lamet divarnomp ar zetans a varo eternel a ioa douget en hon enep. E sacramant an aoter e recevomp he gorf hag he c'hoad, a zindan furm eun tamm bara great ive gant toaz ha n'e ket bet lakeat e go. An Israelitet, tennet gant Moizes euz a-dre daouarn Pharaon,

a verke an dud oll tennet gant hor zalver Jesus-Krist euz a zindan galloud an drouc-speret.

### 32. Ar bobl a Israël o treuzi ar mor ruz

Doue a ziscouezas he hent d'ar bobl a Israël, en deiz, dre eur goabren pe eur goummoullen, hag en noz, dre eur sclerijen gaër. An eil hag eben a ioa heñvel ouz eun tour a zave en ear hag a gerze bepret araoc an Israelitet Ar re-ma a erruas evelse betec ar mor ruz. — Goulsgoude Pharaon a zavas keuz ganthan da veza laosket an Israelitet da vont kuit, ha setu heñ da vont var ho lerc'h gant he girri-brezel hag he zoudardet var varc'h. An Israelitet a oue spountet-oll o velet, pa zonjent nebeuta, an Ejp-



tianet adreñ ho c'hein, hag hi, ne oa nemet ar mor dirazho. Mes Moïzes a lavaras dezho: «n'o pezet aoun ebet; an Aotrou Doue ho tifenno.» Neuze ar goummoullen a gerze kent en ho raoc a ieas adreñ ho c'hein, hag en em lakeas etre hi hag an Ejptianet. Dioc'h costez

ar re-ma ar goummoullen a ioa ken du ha ken teñval ma tremenas an noz eb ma c'heljont tostaat ouz an Israelitet. Dioc'h costez ar bobl a Israël, er c'hountrol, ar goummoullen a ioa epad an noz sclear evel an deiz. Var gement-se Moizes a astennas he zorn azioc'h er mor, ha kerkent ar mor en em rannas etre daou, bag a jomas a za-sounn dioc'h an daou du, en eur lezel hent da dremen dre greiz evel etre daou gaë pe diou voger-zour. Evelse an Israelitet a c'hellas he dreuzi eb glibia ho zreid. Pa deuas ar mintin, an Ejiptianet a ieas var ho lerc'h dre eun hevelep hent; mes pa oant diskennet oll er mor, hag ar bobl a Israel dija var an aod en tu all, Moïzes a astennas adarre he zorn, dre urs an Aotrou Doue; ha raclal ar mor a zistroas d'he blas hag en em glozas, hag ar roue Pharaon a oue paket a zindan an dour, ha beuzet gant he girri, he gezec hag an oll zoudardet a ioa oc'h he heul, eb ma c'hellas hini anezho en em zavetei.

Ar goummoullen hag ar sclerijen-ze a benchas gueich all ar bobl a Israel a verke hor zalver Jesus-Krist. An nep a zo henchet gant hor zalver Jesus-Krist a c'hell ive kerzet, eb aoun, dre greiz an oll danjerou euz ar vuezma. Ar mor ruz a dlie an Israelitet da dreuzi abarz erruout en douar promettet a ioa eur merk euz ar zacramant a vadiziant; evit mont d'an eñv e renker ive tremen dre an dour sacr euz a zacramant ar vadiziant.

### 33. Ar C'hoaillet, ar Mann, hag an dour en dezert.

Goude beza treuzet ar mor ruz, an Israelitet a erruas en eun dezert braz; ne gavent eno netra da zibri, ha setu hi d'en em glemm oc'h Moizes en eur lavaret: «salo e vijemp maro en Ejipt, el leac'h m'or boa kig ha bara da zibri leiz hor c'hof!» Neuze an Aotrou Doue a lavaras da Voïzes. «comzit ouz ar bobl ha livirit dezhan: Doue a roïo deoc'h, e verr, kig da zibri, ha varc'hoaz-vintin o pezo bara leiz ho cof. Evelse e c'h anavezoc'h eo me an Aotrou, ho Toue.» Hag eleal, dioc'h an abardaëz, bandennadou labouset hag a recr *coailleł* anezho, en em daolas var ar *c'hamp*. Al labouset-se ne reant van evit cregi ennho; eaz oue eta ho faka. Antronoz-vintin en dezert a

ioa goloët a c'hreunennouigou guen egiz pa vije het reo en noz O velet kement-se, an Israelitet a oue souezet,



hag a lavaras en ho iez pe en ho langach: «Man-hu!» Ar pez a zinifi: «Sell-ta! petra an dra-ze?» Ha Moïzes a respountas dezho: «an draze eo ar bara a zigass deoc'h an Aotrou Doue; kemerit anezhan, peb hini ac'hanoc'h, kement ha m'o peuz ezom.» Hen ober a rejont laouen, ha caout a rejont ar greunennouigou guen-ze mad-dreist ha dous evel ar mel. Gant ar bara-ze, a c'halvjont *Mann*, eo e kendalc'has Doue d'ho maga epad daou-ugent vloaz, betee ma z ejont da vro Kanaan.

Ar mann a zo eur merk eus a zacramant an aoter, e pehini hor zalver Jesus-krist en em ro deomp a zindan furm eun tamm bara, da c'hortoz ma c'hellimp he velet egiz m'ema, pa'z aimp d'an eñv, hor guir bro.

Nebeut amzer goude, o veza ne gavet ket a zour da eva, an Israelitet en em glemmas adarre oc'h Moïzes. Hema a zavas neuze he vouez varzu an Aotrou Doue, en eur lavaret «petra rinn-me d'ar bobl-ma? Ema dija prest da vanna mein ouzinn evit va laza.» Hag an Aotrou Doue a respountas: «kemerit ho kitalen, it var menez Horeb, ha skoit var ar garrec.» Moïzes a zentas, ha kerkent e tilammas kement a zour euz ar garrec m'en devoue ar bobl oll pe a dra da derri he zec het.



An elenen-zour-ze a verk ar grasou a recevomp er zacramanchou dre zaouarn ar veleien.

## 34. An dec gourc'hemenn. Doue a gemer ar bobl a Israël evit he vobl muia caret.

D'an trede miz goude m'oant deuet euz an Ejipt, an Israelitet a erruas eharz menez Sinai. Moizes a bignas var ar menez, hag eno Doue a lavaras dezhan: «setu ama petra zisclerioc'h da vugale Israël: guelet o peuz ar pez am euz great d'an Ejiptianet evit ho tenna euz a-dre ho daouarn. Mar kirit eta delc'her mad da zelaou va mouez ha da viret va lezennou, c'houi a vezo va fobl muia caret.» Moizes o veza disclériet d'an Israëlitet ar pez en devoa an Aotrou Doue lavaret dezhan, ar bobl oll n'en devoue nemet eur vouez evit respount: «ia, ia, ni a raio kement tra a c'hourc'hemenno deomp an Aotrou Doue.» — Neuze Doue a lavaras c'hoaz da Moizes: «grit d'ar bobl en em gempeun ha goalc'hi he zillad hirio ha varc'hoaz, ha poania d'en em zelc'her neat a galoun hag a gorf abenn goude varc'hoaz.» D'an trede deiz dioc'h ar mintin, setu ar gurunn o croza hag al luc'het o strinka en ear. Menez Sinaï a oue goloët oll gant eur goabren teñval-teñval, orjella a rea dioc'h an traoñ, ha



divar c'horre e taole tan ha moged. Ar menez anzet an dezert tro-var-dro a dregarne gant soun an droumpillou An traou-ze oll a lakea an Israelitet da grena gant ar spount. Coulsgoude Moizes a gassas anezho betec traoñ ar menez dirac fas an Aotrou Doue, ha neuze an Aotrou Doue a gomzas outho evel-hen.

I. «Me eo an Aotrou, ho Toue; n'o pezo ket a zoueou all dirazon-me; ne adoroc'h nemeur ebet great gant daouarn an den, na patrom netra euz a gement zo en eñv, var an douar, pe e goueled ar mor.

II. Ne gemeroc'h ket en aner hano an Aotrou, ho Toue.

III. O pezet sonch da zantifia deiz ar repoz.

IV. Henorit ho tad hag ho mamm evit ma vevoc'h pell var an douar.

V. Ne lazoc'h ket.

VI. Ne reoc'h ket a avoultriach.

VII. Ne laeroc'h ket.

VIII. Ne zougoc'h ket a falz testeni.

IX. Ne c'hoantaoc'h ket caout greg ho nessa.

X. Ne c'hoantaoc'h ket caout ti ho nessa, nag he bark, nag he zervicher, nag he zervicherez, nag he ejen, nag he azen, na netra euz a gement a zo dezhan.»

Ar bobl a Israël, o veza clevet ar c'homzou-ze, a respountas gant eur vouez leun a zoujans: «ni a raio kement tra en deuz lavaret deomp an Aotrou Doue.» Neuze Moïzes a zavas eun aoter, hag a reas eur sacrifis da Zoue. Goudeze e kemeras goad an aneñval en doa lazet evit ober ar sacrifis, ha gant eur sparf e strinkas ar goad-se oc'h ar bobl, en eur lavaret. «ar goad-ma eo ar ziel euz ar vignounach en deuz great ganeoc'h an Aotrou Doue.»

Var menez Sinaï eo e reas Doue gueich all mignounach gant ar bobl a Israël, var menez Calvar eo en deuz great a nevez mignounach gant ar bed oll. Eno Doue en em ziscouezas e creiz an oll merkou euz he veurded hag euz he c'halloud, ama n'eo en em roët da anaout nemet dre he garantez hag he drugarez. An eil hag eben euz an diou vignounach-se a zo bet siellet gant goad: ar vignounach a reas Doue gant ar bobl a Israel var menez Sinaï, gant goad eun aneñval, hag ar vignounach en deuz great gant ar bed oll var menez Calvar, gant goad hor zalver Jesus-Krist, gwir Oan-Doue.

### 35. Al leue aour.

Moïzes a bignas adarre var ar menez hag a jomas eno da gomz gant Doue epad daou-ugent dervez ha daou-ugent nozvez. Doue a roas dezhan goudeze diou zaolenvean var bere oa scrivet an dec gourc'hemenn.

Coulsgoude ar bobl a lavaras da Aaron: «ne c houzomp ket petra eo deuet Moïzes da veza; grit deomp doueou evel re an Ejiptianet.» Evit distrei an Israelitet dioc'h ar pez o doa c'hoant da ober, Aaron a respountas dezho: «n'o peuz nemet digass dinn ar ruillennou aour a zo gant ho cragez hag ho merc'het iaouank oc'h ho diouscouarn.» Sonjal a rea ne vije biken dalc'het e ger, ha coulsgoude setu petra erruas. Hogen, o velet an abeurtamant-se euz ar bobl, Aaron ne gredas mui enebi outhan. Teuler a reas eta en teuz ar ruillennou aour a ioa digasset dezhan, ha, pa oant teuzet, e reas gantho patrom eul



leue; ha goudeze e savas eun aoter evit lakaat al leue-ze var he gorre. Neuze an Israelitet a reas sacrifisou en benor d'al leue aour, hag en em lakeas da zibri ha da eva, da vragal ha da zansal en dro dezhan, egiz ma rea ar baïanet.

Pa ziskennas Moïzes divar ar menez, ha pa velas oc'h ober petra edo ar bobl, ez eas kement a zrouc ennhan ma stlapas d'an douar taolennou al lezen a ioa ganthan etre he zaouarn, ha ma ho bruzunas. Goudeze e crogas el leue aour hag hen taolas en tan da boazat evel ma vez poazet ar vein da ober raz. Neuze e lavaras da vugale Levi: «tremenit dre douez an Israelitet, ar c'hleze en ho torn, ha lakit d'ar maro kement hini a gavoc'h oc'h adori an idolou.» Ar re-ma a zentas, hag a lazas evelse meur a vil den dioc'htu.

Goudeze Moïzes a bignas c'hoaz var ar menez, hag a c'houlennas pardoun evit ar bobl diskiant ha disleal. Ar Aotrou Doue a zelaouas he beden, hag a lavaras dezhan kempenn diou zaolen all heñvel ouz ar re en doa torret Hen ober a reas, ha var an diou zaolen nevez-se Doue a scrivas adarre an dec gourc'hemenn en doa roët d'ar bobl a Israël. Pa ziskennas Moïzes divar ar menez gant an diou zaolen-ze, he dal a ioa kei skeduz ma ne grede ket an Israelitet sellet outhan en he fas.

### 36. Lezennou divar benn ar pez a sell ous servich Doue.

Ouspenn an dec gourc'hemenn, Doue en devoa c'hoaz roët da Moizes, var ar menez, eleiz a lezennou all evit ar bobl. Etouez al lezennou-ze ez oa meur a hini hag a verke petra a dliet da ober evit henori Doue egiz ma z eo dleet. Moizes a reas a boënt da boënt kement en devoa gourc'hemennet dezhan an Aotrou Doue.

1. AN TABERNACL. Da genta, Moizes a reas eun telt hag a ioa savet var beuliou, pe bostou, great gant coat setim; ar peuliou, pe ar postou-ze, a c'hellet da lamet kuit ha lakaat adarre en ho flas, pa gariet. An telt-se en doa var dro 43 troatad a hirder, 17 troatad a hueider ha kement all a ledander. An aour a lugerne enmhan tro-var-dro, ha Moizes en devoa lakeat d'he c'holo pallennou great gant danvez a briz. Eur ridoch euz ar re gaëra a ranne an telt etre diou loden, unan brassoc'h hag eun all bihannoc'h: al loden vihanna a ioa hanvet *al leac'h santela*, hag al loden vrassa, *al leac'h santel*. El *leac'h santela* Moizes a lakeas an *Arc'h a alhans*, couffrie bihan great gant coat a briz, eur guiskad aour pur en dro dezhan, ha var he c'horre patromou daou Cherubim. Er c'houffrie-se oa gorroët an diou zaolen m'en devoa Doue he unan scrivet varnho an dec gourc'hemenn euz al lezen.



*El leac'h santel* ez oa tri zra consacret da zervich Doue: 1° *taol an daouzec bara* a dlie

beza dalc'h-mad kinniget da Zoue e sacrifis; ar bara-ze a veze great gant bleud euz an huni flourra, hag eb tamm goell ebet; 2° *ar c'hantolor a zeiz brank pe a zeiz bez*, a behini ar goulaou a dlie chom var elumm epad an nozpad; 3° erfin, *aoter ar c'houez-vad*, var behini e veze devet ezans euz an huni finna. Moizes a reas sevel en dro d'an tabernacl eur porched braz hag a ioa c'hoaz ennhan daou zra zacr: 1° *aoter ar sacrifisou*, ha 2° eur *vassin-goueur* vraz e pehini ar veleien a voalc'he ho daouarn abarz ober ar pez a ioa en ho c'harg.

An tabernacl-se a ioa eur merk euz hon ilizou-ni. Al leac'h santela a verke hon aoteriou-ni, var bere e vez kinniget da Zoue sacrifis an allians pe ar gevridigez nevez, da lavaret eo, sacrifis an oferen, al leac'h santel a verke ar c'heur, el leac'h ma vez ar veleien, hag ar porched a verke ar penn izela euz an iliz, adalec ar c'heur betec an or zal.

II. AR SACRIFISOU a ioa daou seurt anezho: lod a veze great *en eur scuill goad*, en eur laza eun aneñval bennac, evel eun ounner, eun dañvad, eur c'havric, eur goulm, lod all a veze great *eb scuill goad*, en eur ginnig da Zoue kouign, bara great eb goell, ha guin.

Ar sacrifisou great en eur scuill goad a verke sacrifis hor zalver Jesus-Krist var ar groaz, ar sacrifisou great eb scuill goad a verke sacrifis santel an oferen.

III. AR GOUELIOU a ioa: 1° *Pask*: da geñver ar gouel-ze, an Israelitet a zebre eun oan d'ho c'hoan, hag epad seiz dervez d'oc'h-tu ne zebrent nemet bara great eb goell, e memor euz ar feson m'oant bet tennet euz an Ejipt. — 2° *Gouel ar Pantecost*, pehini a veze celebret seiz sizun goude Pask, e memor euz an deiz m'oa bet roët al lezen gant Doue var menez Sinaï. D'ar mare-ze euz ar bloaz e tlet kinnig da Zoue ar frouez kenta euz an eost. — 3° *Gouel an Tabernaclou*, pehini a veze celebret e memor euz an amzer o devoa an Israelitet tremenet en dezert (Ar ger *tabernacl* a zinifi telt). Da geñver ar gouel-ze, ar bobl oll a dlie mont da jom a zindan teltou great gant scourrouguez. — 4° *Gouel ar binijen*, pehini a veze celebret evit

paëa da Zoue ar boan dleet da bec hejou an dud, hag e pelim ar belec braz a laze eun ounner e sacrifis evit he bec hejou he unan, hag eur bouc'h evit pec hejou ar bobl. Goudeze ez ea *el leac'h santela* gant goad an aneñval en doa lazet ha gant an ezansouer aour, hag eno ec'h ezanse an arc h a alhans, ha gant ar sparf e strinke goad outhi ha var ar pave.

Pask ha Pantecost ar iuzevien a verka Pask ha Pantecost ar gristenien; ha gouel an tabernaclou a verka gouel ar Zacramant, meulet ra vezo.

IV. AR RE A IOA CARGET EUZ AR PEZ A ZELL OUS SERVICH DOUE. 1° *Ar belec braz*. Moïzes a gonzacras he unan Aaron evit ar garg-se en eur scuill oleo var he benn, hag he unan e viskas dezhan an dillad a dlie ar belec braz da zougen. 2° *Ar veleien all:* ar re-ma a ioa carget da ginnig da Zoue ar sacrifisou ordinal; Moizes a gonzacras evit ar garg-se bugale Aaron. 3° *Al levitet*, da lavaret eo an oll dud euz a lignez Levi: ar re-ma a ioa carget euz al labouriou all a ioa da ober var dro an tabernacl.

Er velegiach catholic ez euz ive meur a renk, ha meur a rumm dud hag o deuz cargou disheñvel evel a ioa gueich all e belegiach ar iuzevien. Da genta ema hon Tad santel ar Pab, ha goudeze an Eskibien, ar Veleien, an Avieleien etc. O renka ar velegiach catholic evelse, hor zalver Jesus-Krist en deuz discouezet sclear n'oa ket deuet da freuza ha da zismantra al lezen, mes da rei dezhi ar pez e devoa ezom da gaout evit beza evit ar guella.

### 37. Ar c'hannadet fallacr; ar bobl o c'hrozmolat; Doue a deu d'he bunissa.

An Israehtet a jomas eur bloaz leun e kichen menez Sinaï. Goudeze ez ejont ac hano, ha Moïzes a joazas daouzec den, hag en ho zouez Caleb ha Josue, evit ho c hass da ober eur bale var douar Kanaan, da velet doare ar vro. Douar Kanaan oa an douar promettet gant Doue. An dudse a zistroas abenn daou-ugent dervez, ha gantho a bep seurt frouez euz ar vro. Da genta ez oa eur pez hodadrezinn hag a ioa re veac'h da eun den. Setu perac oa



staget a istribill ouz eur giffien, ha daou e hoaz hen douge a zibrad, eur penn euz ar giffien var scoaz peb hini anezho. Bez' ez oa gantho, ouspenn, avalou, fiez, hag a bep seurt frouez all. Hogen, pa ouent erruet, ar gannadet a lavaras: «guir eo e red er vro-ze al leaz hag ar mel; mes an dud a zo o chom ennhi a zo kement ha Jeantet, ha ni ne d'oump nemet killeien-raden da velet en ho c'hichen.» En eur glevet ar c homzou-ze, ar bobl en em lakeas da vouela ha d'en em glemm a enep Moïzes hag Aaron en eur lavaret: «perac n'oumpni ket maro en Ejipt pe en dezert?» Caër o devoa Caleb ha Josue rei testeni oa mad ar vro ha ne vije ket diez beza treac'h d'an dud a ioa o chom ennhi, ar bobl a zave goassoc'h-goaz he vouez en eur lavaret: «deomp en dro d'an Ejipt.» Neuze an Aotrou Doue a lakeas he c'hloar da barn azioc'h an arc'h a allians, hag a gomzas evel-hen oc'h Moïzes: «achann da beur e laoskinn-me ar bobl difeiz-se da vlasfemi va hano? Me ia da zigass ar vossen varnhan, hag e vezo scubet gant ar c'hleñvet betec an diveza, ha goudeze m'ho lakaïo, c'houi, da veza ar penn euz a eur bobl all hag a vezo c'hoaz brassoc'h ha galloudussoc'h eget hema.» Hogen, Moïzes n'en doa ket he bar evit an dousder; pedi a reas eta an Aotrou Doue da gaout truez ouz ar bobl en eur lavaret: «o va Doue, ho trugarez a zo

braz hag eb muzul; pardounit eta d'ar bobl-ma » Hag an Aotrou Doue a respountas: «pa fell deoc'h, me a bardouno. Coulsgoude, erruout a raï gant ar bobl-se ar pez en deuz goulennet: mervel a raï en dezert, ha nicun euz ar re a zo brema ugent vloaz achu ne velo an douar promettet, nemet Caleb ha Josue. Ho bugale avad a gassinn di. Evitho a jomo da vale ama hag a-hont dre an dezert epad daou-ugent vloaz, ken aliez a vloaz evel a zeiz m'eo bet ar gannadet oc'h ober ho zro e bro Kanaan.» Kerkent an dec cannad fallacr a oue skoët gant taol ar maro.

An histor-ze a verke ar pez a dlie erruout en amzer Jesus-Krist. Ar iozevien a zisprijas ar rouantelez spirituel o bromette dezho hor zalver, hag en em zavas en he enep, en eur lavaret: «he c'hoad ra gouezo varnomp ha var hor bugale!» Dirak ar groaz Jesus-Krist a c'houlennas pardoun evit ar bobl; he beden a oue selaouet, ha coulsgoude an darn-vuia euz ar iozevien a ioa en amzer-ze n'o devoue ket a berz en he rouantelez. Hag abaoue, bugale Israël a zo o vale tu-ma tu-hont dre bevar c'horn ar bed, ha, keit ha ma chomo ar bed en he za, ec'h erruo ive gantho ar pez o deuz goulennet: «he c'hoad ra gouezo varnomp ha var hor bugale!»

### 38. Core, Dathan hag Abiron.

Nebeut amzer goude, daou-c'hant anter-cant euz al levitet, ha Core, Dathan hag Abiron er penn araoc, en em zavas a enep Moizes hag Aaron, en eur lavaret: «ni zo skuiz ganeoc'h; ar bobl oll a zo santel: perac e fell deoc'h-hu en em lakaat dreist ar re all?»

Antronoz, Moïzes a ieas gant Aaron da gichen teltou al levitet-se, hag eno e lavaras d'ar bobl: «pellaït dioc'h teltou an dud difeiz-ma, ha ne grogit e netra a gement a zo dezho gant aoun na stagfe ho fec het ouzoc'h. Pa deui an douar da zigeri ha d'ho lonka, pa ho gueloc'h o tiskenn ez veo en ifern, neuze c'houi a anavezo eo Doue he unan en deuz hon digasset ha roet deomp ar garg or beuz kemeret.» A veac'h oa ar gomz-se ganthan peurlavaret, ma teuas an douar da zigeri a zindan treid Core, Dathan hag Abiron, ha d'ho lonka ez veo gant ho zeltou

ha kement tra o devoa. Er memes amzer eun tan, c'hoëzet gant an Aotrou Doue, a lakeas e ludu an daou c'hant anter-eant levit all.

Brema, evel gueich all, e veler a amzer da amzer tud direiz hag ourgouilluz oc'h en em zevel a enep ministret ar relijion; mes brema, evel gueich all, ar seurt tud-se ne zaleont ket ive da veza skoet gant an dorn pouner euz a justis Doue.

## 39. Difisians Moïzes; ar zarpant koueur-ha-stean

Eun dervez an Israelitet a deuas adarre an dour da vankout dezho, hag an Aotrou Doue a lavaras da Voïzes skei var ar garrec evel m'en doa great dija kentoc'h.



Hogen Moïzes en devoue eun tamme difisians hag a lavaras d'ar bobl: «daoust ha me a c'hello lakaat dour da zont euz ar garrec evit tud dizent eveldoc'hhu?» Var gement-se e skoas daou daol var ar garrec gant he vialen, ha d'an eil taol ebken e oue guelet

an dour o tilammet anezhi. An tammic difisians-se en devoa bet Moïzes a zisplijas d'an Aotrou Doue pehini a lavaras dezhan ractal: «abalamour n'o peuz ket bet a feiz aoualc'h em c'homzou, n'e ket c'houi eo a gasso ar bobl-ma d'an douar promettet.» Ne oue ket pell na deuas an Israelitet d'en em glemm a nevez. Neuze an Aotrou Doue a lakeas da zont en ho zouez sarpantet, pe aëret binimuz. Flemm an aëret-se a zeve evel an tan, hag eur maread a varvas e creiz ar poaniou ar re grissa goude beza bet flemmet gantho. Ar bobl, o velet an dra-ze, a grogas aoun ennhan, hag a deuas da gaout Moïzes en eur lavaret: «pec'het or beuz a enep Doue, hag en oc'h enep-c'houi; mes brema, pa anavezomp hor faot, pedit an Aotrou Doue da lamet divarnomp ar voualen-ze.» Moïzes a reas ar pez a c'houlenne ar bobl, ha neuze Doue a lavaras dezhan: «grit eur zarpant koueur-ha-stean, ha lakit-heñ e beg eur peul; ar re a vezo bet flemmet gant an aëret n'o devezo nemet sellet ouz ar zarpant-se evit beza pare.» Moïzes a zentas, ha kement hini a ioa bet flemmet, hag a zelle ouz ar zarpant koueur-ha-stean, a deue dioc'htu da barea.

Ar zarpant-se a verke hor zalver stag ouz ar groaz. Hor zalver a bare ive ar re a zell outhan gant feiz dioc'h ar gouliou en deuz great d'ho ene ar zarpant infernal. Ar zarpant koueur-ha-stean-ze a verk c'hoaz ar zacramanchou, e pere gras Doue a zo ive cuzet a zindan eur sin sclear hag eaz da velet.

**40. Moïzes o reï he aliou diveza d'ar bobl; he varo**

Erruet oa an amzer ma tlie Moïzes kuitaat he bobl. Doue a lavaras eta dezhan: «lakit ho torn var Josue dirac oll vugale Israël evit ma vezo sentet outhan hivizi-ken.» Moïzes her greas, ha goudeze e comzas evel-hen ouz ar bobl: «mont a ran da vervel; ne dreuzinn ket ster ar Jourden ha ne d'inn ket ganeoc'h d'ar vro ma'z it da jom ennhi. Ne ancounac'haït morse ar vignounach en deuz great an Aotrou Doue ganeoc'h. Carit anezhan euz oc'h oll galoun, euz oc'h oll ene hag euz oc'h oll nerz. O pezet sonch euz ar pez en deuz great evidoc'h,

euz ar zoursi en deuz kemeret d'ho tenna euz an Ejipt ha d'ho maga en dezert epad daou-ugent vloaz. Lakat he oll gomzou doun en ho speret, ha deskit-hi d'ho pugale He vennoz pe he valloz a zo hirio dirazoc'h; deoc'h eo da joaz etre an eil hag eben bez' o pezo he vennoz mar mirit he c'hourc'hemennou, hag he valloz, ma ne zelaouit ket he vouez.»

Moïzes a lavaras c'hoaz d'ar bobl: «an Aotrou Doue a zigasso deoc'h eur prophet all eveldon-me, selaouit-heñ, pa vezo deuet.» Goudeze e vennigas ar bobl hag e pignas var ar menez. Eno, an Aotrou Doue a ziscouezas dezhan oll vro Kanaan, en eur lavaret: «setu aze an douar am euz prometet da Abraham, da Isaac, ha da Jacob.» Moïzes a zridas he galoun o velet ar vro-ze; trugarekaat a reas an Aotrou Doue, ha goudeze e varvas e peoc'h dan oad a c'houec'h ugent vloaz. Oll vugale Israël a zougas caoñ dezhan epad tregont dervez.

Ar prophet all-ze ma comze Moïzes anezhan eo hor zalver Jesus-Krist.

## 41. Ar bobl a Israël o vont d'an douar promettet (1450 vloaz araoc donedigez hor zalver.)

Gonde maro Moïzes, an Aotrou Doue a lavaras da Josue: «savit, ha treuzit ar Jourden. Me a vezo ganeoc'h.» Ar bobl en em lakeas raktal en hent, ar veleien a valee er penn araoc en eur zougen an arc'h a allians. A veac'h oa erruet ar re-ma betec ar Jourden, ma oue guelet an dour a deue divar laez o chom a za, hag oc'h en em zelc'her evelse a bez egit eun dorgenn pe eur menez. Er memes amzer an dour a ioa izelloc'h en em daolas oll er mor, en eun hevelep feson ma c'hellas an Israëlitet mont en tu all d ar ster eb glibia ho zreid. Goudeze, p oant eat dija tost da Jeriko, e rejont eun ebat, an ehan-ze a badas meur a zervez, hag epad an amzer-ze e oue celebret gouel Pask.

Hogen Jeriko a ioa eur gear greñ ha divoallet mad. An Aotrou Doue a lavaras da Josue: «grit bemdez an dro da gear epad c'houec'h dervez dioc'htu. D ar seizvet der-



vez ar veleien a ielo ebarz gant an arc'h a allians, ha setu ama penaoz : n'o devezo ken da ober nemet sini an droumpill, hag ar bobl oll respount dezho en eur leusker iouc'hadennou a bouez-penn » Josue a reas ar pez en devoa gourc'hemennet dezhan an Aotrou Doue Ha setu, d'ar seizvet dervez, pa zounas an droumpill ha p'en em lakeas ar bobl da iouc'hal, mogeriou Jeriko a gouezas anezho ho unan, hag an Israelitet a ieas oll e kear. Goudeze Josue a deuas ive da veza mestr euz an douar a ioa tro-var-dro Neuze e reas daouzec loden euz an douar-ze, hag e lakeas tenna plouz berr evit ingala al lodennou-ze etre an daouzec rumm-dud a ziskenne euz a zaouzec mab Jacob.

### 42. Ar Varnerien

An Israelitet a dlie beza anaoudec-braz e keñver an Aotrou Doue evit ar vro gaër en devoa roët dezho Mes en em lezel a rejont da veza touellet gant ar bananet a ioa o chom er broïou tosta d' ho hini, hag e teujont a nebeut a nebeut da goueza er pec'het a idolatri Neuze

an Aotrou Doue a lakea ho enebourien da veza treac'h dezho. Oc'h en em gaout evelse a zindan galloud ar bobl ou all, an Israelitet a zave keuz gantho, a zistroe oc'h Doue hag a c houlenne pardoun outhan. Ractal e vije guelet o sevel en ho zouez unan hennac euz an dudse a galoun hag a zoujans Doue, a reer *barnerien* anezho. ar varnerien-ze eo a denne ar bobl euz a-dre daouarn he enebourien. Mes kerkent ha ma teue ar maro dezho, an Israelitet en em daole adarre da adori an idolou; ha setu aze petra oue ho buez epad pevar c'hant vloaz. An daouzec barner a zigassas an Aotrou Doue d'ar bobl epad an amzer-ze, evit hen lakaat da c'hounit var he enebourien, a oue : Othouiel, Aod, Samgar, Barac, Jedeon, Thola, Jaïr, Jephte, Abesan, Ahialon, Abdon, Samson, eb counta Heli ha Samuel.

Unan euz ar re zo muïa brudet etouez ar varnerien-ze eo Samson. Hema en doa kement a nerz ma lazas ha ma tispennas eun deiz, gant he zaouarn ebken, eul leoun counnaret. Eur veich all e lazas mil enebour gant eur javed azen. Divezatoc'h e oue kemeret epad he gousk gant ar Philistinet, hag ar re-ma hen liammas gant seiz corden. Samson, en eur zihuna, a dorras ar c'herdinn-ze evel m'en devije torret seiz neuden. Erfin e oue kemeret adarre gant ar Philistinet; ar re-ma o devoue neuze ar grisderi da ziframma he zaoulagad euz he benn. Goudeze e casschont anezhan da eun ti braz, el leac'h ma'z oa tri mil anezho, ha tri mil euz ar renk huela, oc'h ober eur fest en henor d'ho doueou faoz. Eno, Samson a oue staget ous daou bilier a ioa oc'h harpa hag o scora an ti. Neuze e teuas en he speret en em lakaat, evithan da veza dall, da heja an daou bilier-ze gant he zaou zorn, unan gant peb dorn. Hen ober a reas, ha ker buhan an ti oll a gouezas en he boull. Samson a oue paket a zindan; mes ne oue ket paket he unan : an tri mil Philistin a oua paket ive ha lazet kercouls hag heñ; hag evelse, betec en eur vervel, an den nerzuz ha calounec-se a zifenne c'hoaz he vro hag he bobl.

Jedeon, ar barner humbl ha devot, an hini a reas brezel d'ar Madianitet, a oue c'hoaz brudetoc'h he hano:

An daouzec barner ne rejont kement all a draou burzuduz nemet dre ma'z oant kennerzet gant an Aotrou Doue, rac en amzer-ze an Aotrou Doue he unan, hag hen ebken, eo a rene e gurionez ar bobl a Israël petra bennac n'en em roe ket dezhan da velet. Evelse ive an daouzec abostol n'o deuz discaret ar relijion baian dre ar bed nemet gant sicour gras Jesus-Krist, pehini a anaient ive evit ho gwir mestr hag ho gwir roue, petra bennac n'her guelent ket ken nebeut gant daoulagad ar c'horf.

### 43. Ruth, ar verc'h-caër carantezuz.

En amzer ar varnerien, eun den divar dro Bethleem a ieas da jom da vro ar Moabitet gant he c'hreg hag he zaou vab. He hano a ioa Elimelek, ha Noëmi, hano he c'hreg. He zaou vab a zimezas da ziou vaouez euz ar vro-ze. A benn nebeut amzer Elimelek hag he zaou vab a varvas, ha Noëmi a zistroas da Vethleem. He diou merc'h-caër, hanvet Orpha ha Ruth, a deuas d'he ambroug var an hent.

Eur pennad a ioa m'edont o vale ho zeir assambles pa lavaras Noëmi d'an diou all: «distroit d'ar gear brema, ha Doue r'ho paëo evit ar vad o peuz great dinn-me ha d'am daou vab.» Neuze an diou verc'h-caër a zirollas

da vouela en eur lavaret: «ni ielo ganeoc'h da gaout ho pobl.» Abarz ar fin coulsgoude caloun Orpha a deuas da laoskaat, ha setu hi da gimiada dioc'h Noëmi ha da vont var he c'hiz da vro ar Moabitet. Mes Ruth a lavaras a-grenn d'he mamm-gaër: «evidon-me a jomo ganeoc'h, ho pobl a vezo va fobl, hag ho Toue, va Doue, hag el leac'h ma vezo ho pez me a fell dinn ive mervel.» Erruout a rejont eta ho diou e Bethleem. Hogen an dra-ma a ioa e mare an eost, ha Ruth a zonjas mont da hennaoui evit caout pe a dra da veva. Dorn Doue he c'hassas var douar Booz, eun den pinvidic-hraz hag a ioa car da Elimelek. Booz a deuas var an deiz da velet he zervicherien a ioa o tastum ed en he harkeier. O veza guelet eno Ruth o pennaoui, hag o veza clevet gant pehez carantez e devoa heuliet he mamm-gaër, ez eas d'he c'haout hag e lavaras dezhi: «va merc'h, chomit e kichen va flac'het, hag it var ho lerc'h e kement leac'h ma vezint oc'h endramm. P'o pezo sec'het, evit euz ar pod a zo ama evit va zervicherien, ha da vare ar pred deuit da zibri assambles gantho.» Booz a lavaras ive d'he zervicherien: «pa vioc'h oc'h endramm, lezit ama hag a-hont eur penn hennac da goueza euz o'ch herdinn evit n'e devezo ket a vez oc'h ho dastum.»

Neheut amzer goude Booz a lavaras da Ruth: «an oll a c'hoar oc'h eur vaouez leun a furnez,» hag e kemeras anezhi evit pried. An Aotrou Doue a vennigas an dimizi-ze, hag a roas dezho eur mab, he hano Obed. Hema a oue tad da Isaï ha tad-coz da Zavid. Euz al lignez-se eo e tiskenn hor zalver Jesus-Krist.

Ar Moabitet n'e ket iuzevien oant, mes divroidi, hag aliez zoken enebourien. En eur ziskenn euz a lignez Ruth, an intañvez-se a vro ar Moabitet, hor zalver Jesus-Krist a felle dezhan discouez n'e ket salver ar iuzevien ebken eo e tlie beza, mes salver an oll dud a volontez vad.

### 44. Samuel. Bugale Heli.

En amzer m'oa ar belec hraz Heli barner en Israel, e veve daou bried a zoujans Doue, Elcana hag Anna; Anna

n'e devoa ket a vugale, hag an dra-ze a rea eur boan vraz dezhi. Eun dervez ez eas da dabernacl an Aotrou Doue a ioa savet neuze e Silo. Eno e pedas hag e lavaras en eur vouela: «Aotrou Doue an armeou, ma roit dimn eur mab, me hen gouestlo d'ho servich.» Doue a zelaouas he feden, hag a roas dezhi eur mab: hema a oue hanvet Samuel.



Pa oue crog en he dri bloaz, he vamm a deuas d'hen digass da Zilo d'ar belec braz Heli. Samuel a zerviche an Aotrou Doue ebarz en tabernacl, ha, dre ma creske en oad, e plije muioc'h-mui da Zoue ha d'an dud.

Samuel a verke S. Ian-Vadezour. Ho daou int bet roët gant Doue da bedennou ho zud; ho daou int bet gouestlet abred d'an Aotrou Doue; ho daou o deuz prezeget ar binijen d'ar bobl. Samuel a oue ar barner diveza, hag a deuas araoc ar roue braz, David. S. Ian-Vadezour a oue an diveza prophet, hag a deuas araoc Jesus-Krist, roue an eñv hag an douar. Samuel a zacras David, ha S. Ian a vadezas hor zalver.

Hogen Heli en devoa daou vab fallacr, ho hano Ophni ha Phinees. Pa deue unan bennac euz ar bobl da Zilo da lakaat ober eur sacrifis, an daou zen iaouank-se a ziframme digantho aliez kig al loanet a ioa bet lazet evit ar sacrifis, ha calz fallagriezou all a reant e'boaz el leac'h santel. Heli ho scandale, evit gwir; mes ne zalc'he ket berr aoualc'h varnezho re chentil oa en ho c'heñver. —

Eun nozvez m'edo Heli o cousket e kichen an tabernacl, ha Samuel en eur guele all a dost dezhan, an Aotrou Doue a c'halvas e creiz an noz: «Samuel, Samuel!» Hema a gredas oa Heli her galve, ha setu heñ buhan var zao, ha da gaout ar belec braz en eur lavaret: «ema-oun ama.» Mes Heli a respountas: «n'em euz ket ho calvet; distroït eta d'ho kuele, ha couskit e peoc'h.» Samuel a zentas hag a zistroas da gousket. Abenn eun tachadic goude, an Aotrou Doue a c'halvas evit an eil gueich. «Samuel, Samuel!» Ha Samuel da zevel evel ar veich genta, ha da vont adarre da gaout Heli en eur lavaret: «Setu me ama; rac va galvet o peuz.» Hag Heli a respountas: «nan, va mab, n'em euz ket ho calvet; distroït d'ho kuele ha couskit dizoursi.» Ar memes tra a erruas evit an drede gueich. Neuze Heli a goumprenas oa an Aotrou Doue he unan a c'halve ar bugel, hag a lavaras dezhan: «distroït d'ho kuele, ha, mar clevit ho kervel eur veich c'hoaz, lavirit evel-hen «comzit, Aotrou, ho servicher a zo oc'h ho selaou.» Pa oa Samuel en em roët adarre da gousket, an Aotrou Doue a c'halvas a nevez gant eur vouez creñ. «Samuel, Samuel!» Ha setu kerkent Samuel da respount: «comzit, Aotrou, ho servicher a zo oc'h ho selaou.» Neuze an Aotrou Doue a lavaras dezhan: «ema tost an deiz ma astenninn an dorn pounner euz va justis var Heli ha var he vugale; rac dizursiou ar re-ma a ioa anavezet gant ho zad, hag Heli n'en deuz ket ho funisset evel ma tlie hen ober.» Antronoz-vintin Heli a lavaras da Zamuel: «ac'hanta, petra en deuz lavaret deoc'h an Aotrou Doue? Ne guzit netra ouzinn, me ho ped.» Samuel a gountas dezhan var eün ar pez en doa clevet, hag Heli en em rezinas da volontez Doue, en eur lavaret: «Doue eo ar mestr; heñ a raio ar pez a blijo gant-han.»

Ar pez en devoa discleriet an Aotrou Doue a deuas da veza guir eb dale. Bez' e oue etre ar Philistinet hag an Israelitet eun emgann hag a lakeas calz a c'hoad da redet Tregont mil den a oue lazet dioc'h costez an Israelitet, ha bugale Heli a ioa en ho zouez; ouspenn, an arc'h a

allians a jomas etre daouarn an enebourien. Pa glevas ar c'helon scrijuz-se, Heli a gouezas dreist choug he gil divar he gador; he benn a reas da steki oc'h dor he gambr, hag ar stokaden a oue ker creñ ma roas dezhan taol ar maro.

Ar Philistinet o devoa c'hoant da zelc'her an arc'h gantho, mes Doue ho skoas gant meur a voualen. Ar razet a reas eun drouc braz en ho douarou, hag eur maread-tud a gouezas clañv hag a varvas, ken er c'heariou, ken var ar meaz. Neuze ar Philistinet a gemeras aoun, hag a lavaras: « arabad eo delc'her ganeomp arc'h Doue Israël; rac goal reuzeudic oump lakeat dre'n abeg dezhi. » Cass a rejont eta an arc'h a allians en dro da vro an Israelitet.

An arc'h a allians a zo eur merk euz a zacramant an aoter. An nep a receo ar zacramant-ze e stat fall a denn ive varnhan malheuriou braz.

Goulsgoude Samuel a ioa deuet da veza barner varlerc'h Heli. Assamblı a reas an Israelitet, ha, goude beza digasset da zonch dezho euz ho fec'hejou, e lavaras: « mar kirit distreï ous Doue euz a greiz ho caloun, beñ ho tenno euz a-dre daouarn ar Philistinet. » An Israelitet a zentas; ober a rejont pinijen en eur anzao o doa pec'het a enep an Aotrou Doue. Neuze Doue a roas dezho ar victor, hag ho enebourien ho lezas e peoc'h epad meur a vloaz.

### 45. Kenta roue a Israël. Saül

Samuel a ioa deuet da veza coz, hag he vugale ne vevent ket e doujans Doue. Neuze ar bobl a lavaras dezhan: «lakit unan bennac da roue varnomp evel ma z euz en oll broïou all.» Ar c'homzou-ze a zisplijas da Zamuel abalamour ma felle dezhan n'en devije ar bobl a Israël ken roue nemet an Aotrou Doue he unan. Coulsgoude, dre urs Doue, e lakeas Saul da roue. Saul a ioa eun den brao ha calounec, ha braz a vent: treuz he benn en doa dreist an Israelitet all. Samuel hen digassas dirac ar bobl, ha kerkent ar bobl oll a lavaras a vouez huel: «ra vevo pell ar roue!»

An Aotrou Doue a oue gant Saül hag a roas dezhan ar victor var oll enebourien Israël. Eun dervez Samuel a lavaras d'ar roue: «setu ama petra lavar an Aotrou, Doue an armeou: grit brezel d'an Amalecitet ken na jomint oll var an dachen, ha ne zalc'hit ganeoc'h netra euz ar pez o deuz.» Saül a zavas eun arme a 200,000 den, hag a drec'has an Amalecitet. Foug ennhan gant he victor, e c'hoanteas caout eun dra bennac da ziscouez en devoa gounezet var he enebourien, hag e talc'has ganthan ar peb guella euz ho loanet. Samuel o veza rebechet dezhan ar pez en doa great, Saül a glaskas digareziou en eur lavaret «espernet em euz ar guella ounniri hag an deñvet guella evit ober gantho sacrifisou d'an Aotrou Doue.» Mes Samuel a respountas: «guelloc'h eo senti eget ober sacrifisou gant loanet. Evel m'o peuz great fae var gomzou Doue, evelse ive Doue a ra brema fae varnoc'h.»

Ar roue Saul a verke ilis ar iuzevien, pe ar sinagog. An ilis-se a ioa bet *choazet gant Doue he unan*, ha n'e devoa ket he far evit ar grasou e devoa recevet euz an eñv, hag evit an anaoudegez e devoa euz ar guir Doue. Nebeut a nebeut e couezas euz ar stat caër-ze: ancounac'haat a reas santi, beza humbl ha trugarezuz, hag e falvezas dezhi tenna he oll gloar euz he zacrifisou. Setu perac Doue he zaolas a gostez, hag a lakeas en he flas an Ilis catholic. Evel Saül a gemeras caz ous David, evelse ive ar sinagog a gemeras caz ous Jesus-Krist, mab

David. Evel David a scuilas daëlou pa glevas ar c'helou euz a varo Saül, evelse ive Jesus-Krist a vouelas var Jerusalem ha var dempl ar Iuzevien, en eur zounjal en dismantr a vije great anezho, hag evel Jonathas, unan euz a vugale Saül, a oue mignoun braz da Zavid, evelse ive s. Paol hag an ebestel all, pere a ioa bugale d'ar sinagog, a oue choazet gant hor zalver Jesus-Krist evit beza he vrassa mignounet.

### 46. David, ar pastor-denved

Eun dervez Doue a lavaras da Zamuel: «it da Vethleem da di Isaï, rac choazet em euz unan euz he vugale evit beza roue e plas Saül.» Samuel a deuas eta da Vethleem. Eno e velas da genta mab hena Isaï, eun den braz ha coant. Mes an Aotrou Doue a lavaras da Zamuel: «ne zell ket ouz he c'henet, n'e ket hennez eo am euz choazet,



me ne varnan ket an dud dioc'h an doare o deuz a ziañveaz.» Isaï a zigassas neuze he c'houec'h vab all, an eil goude egile, dirac Samuel; mes Samuel a lavaras «Doue n'en deuz choazet nicun euz ar re-ma. It da glask David, ho mab iaouanka, a zo o tivoal al loanet.» Pa erruas David er gear, an Aotrou Doue a lavaras da Zamuel: «sao da zacri anezhan, rac hennez eo am euz

choazet.» Neuze Samuel a gemeras corn an oleo hag a zaeras David roue dirac he vreudeur. Kerkent David a oue leun euz a speret Doue. Er memes amzer an drouc-speret a deuas da veza mestr var Zaül, ha lakaat a rea aveichou ar prins-ze da veza diez ha teñval he benn. He zervicherien a lavaras dezhan neuze: «kemennit d'ar iaouanka a vugale Isaï dont ama da c'hoari gant an delen dirazoc'h, ha marteze e vellai deoc'h.» Setu aze penaoz ec'h erruas David e ti Saül. Ne oue ket pell eno na deuas Saul d'he garet ha da rei dezhan eur garg a henor en he balez; rac ne c'houie dare oa bet David sacret roue. Bep veich ma teue an drouc-speret da veza mestr varnhan, David a c'hoarie gant an delen, ha Saül en em gave eassoc'h.

### 47. David hag ar jeant Goliath.

En amzer-ze ar Philistinet a zavas adarre armeou evit ar vrezel. Edont var eur menez, hag an Israelitet var eur menez all rac enep dezho. Ha setu eur jeant, he hano Goliath, o tifourcha euz a douez ar Philistinet. Ar jeant-se en doa ouspenn dec troatad a huelder; eun toc koueur-ha-stean a ioa ganthan var he benn, hag he gorf oll a ioa goloët a armou pounner. Troad he lans a ioa heñvel ous carvan eur guiader. Dont a reas dirac arme an Israelitet en eur lavaret a vouez huel: «digassit unan bennac ac'hanoc'h d'en em ganna ouzinn, ha, mar laz ac'hanon, ni oll, ken entrezomp Philistinet, a vezo esclavourien deoc'h; mes ive, ma lazan anezhan, c'houi oll a vezo hon esclavourien-ni.» Ar jeant a gendalc'has epad daou-ugent dervez dioc'htu da zont evelse, diou veich bemdez, dioc'h an noz ha dioc'h ar mintin, da ober goab euz ar bobl a Israël. Ha den ebet ne grede mont outhan; ha Saül hag he oll arme a grene gant ar spount.

Erfin David a lavaras da Zaul: «me, ho servicher, eo a ielo d'en em ganna ouz ar Philistin-ze.» — «C'houi zo re iaouank, eme Zaül; hennez a c'hoar embrega an armou a bell zo.» Mes David a respountas: «p'edon er gear o tivoal al loanet, mar gueljen eul leoun pe eun ours

bennac o cass ganthan eur maout euz a douez va deñved, me a rede var he lerc'h hag a ziframme va fenn-dañvad euz a-dre he zent; ha, mar tilamme varnon, me groge en he c'houzoug hag a voaske varnhan ken n'em beze he vouget. Mont a rinn eta d'en em ganna ouz ar Philistin-ze eb aoun ebet, hag evelse e lakinn fin d'ar vez a denn var ar bobl. Doue en deuz va difennet a enep skilfou al leounet hag an oursien, heñ a roio dinn ive ar c'hras da veza treac'h d'ar jeant-se, en despet d'he oll nerz.» Var gement-se Saül a lavaras «mad! kit-ta, ha Doue ra



vezo ganeoc'h!» Saül a roas neuze he armou da Zavid; mes hema n'oa ket evit bale gantho, ker pounner oant. Ho zeuler a reas eta a gostez, ha ne gassas ganthan nemet eur vaz hag eur valtamm. Goudeze e tastumas en eur c'houëren pemp mean euz ar re flourra a gavas, hag, o veza lakeat ar vein-ze er zac'h bihan a veze ganthan o lakaat bara pa veze o tivoal al loanet, setu heñ, he valtamm en eun dorn hag he vaz en he zorn all, o vont rac eñn etrezec ar Philistin. Hema, oc'h he velet o kerzet

varzu ennhan evelse, a lavaras gant eur vouez goapaüz: «petra? evit eur c'hi e kemeres ac'hanon-me, ma teues evelse d'en em ganna ouzinn gant eur vaz? Tosta ama-ta, ha bremaïc me roio da gorf da zibri d'al labouset euz an eñv ha d'al loanet euz an douar.» David a respountas: «te deu ouzinn gant ar c'hleze, al lans hag a bep seurt armou, ha me ia d'id gant eun arm c hoaz galloudussoc'h, me ia d'id en hano an Aotrou, Doue an armeou.» Ar Philistin a reas neuze eur gammed bennac araoc; mes kerkent David a gemeras eur mean en he sac'h bihan, hag her bannas gant he valtamm ouz ar jeant. Hema a oue tizet e creiz he dal, ha ken abafet e oue gant an taol ma couezas var he benn d'an douar. David a redas ractal d'he gaout, hag evel n'en doa ket a gleze he unan, e te hounas hini ar jeant, ha gant ar c'hleze-ze e troue has dezhan he benn. — Ar Philistinet, o velet oa maro ar c'hreñfa anezho, a gemeras an teac'h; an Israelitet a ieas var ho lerc'h hag a lazas eun niver braz anezho.

Victor David var Goliath a verke victor Jesus Krist var an diaoul. Evel Goliath a reas goab euz ar bobl a Israel epad daou-ugent dervez, evelse ive an diaoul en deuz great goab, epad daou-ugent cantvet, euz a ren Doue var an douar. Evel David a ieas d' en em ganna ous Goliath gant eur vaz ebken ha pemp mean, hag a oue treac'h d'ar jeant, evelse ive Jesus-Krist en deuz gounezet ar victor var an diaoul dre he groaz ha dre he bemp gouli, *rac euz ar pemp gouli-ze eo deuet ar goad gant pehini eo bet prenet ar bed oll.*

## 48. Carantez Jonathas ha cassouni Saül evit David.

Goude ar victor-ze, dre gement kear ma tremene an arme, ar merc'hed a deue euz ho ziez en eur gana: «Saül en deuz lazet mil, ha David dec mil.» Neuze Saül a gemeras gouarizi ous David, hag eun dervez m'edo hema o c'hoari gant an delen, e vannas he lans outhan. Mes David a c'hellas tec het araoc an taol. Neheut goude, Saül a lavaras da Zavid e roje dezhan he verc'h Michol da bried mar lazche cant Philistin. N'en devoa ken sonch, o comz evelse, nemet da lakaat David da goueza etre

daouarn ar Philistinet. Mes David a lazas daou c'hant e leac'h cant, hag a c houneзas caloūnou an oll Israelitet. Hogen, Saül n'endevoue nemet muioc h-mui a gaz outhan, hag a roas urs d hen lakaat d'ar maro.

Coulsgoude Jonathas, mab Saül, a garie David evel he vreur: ho daou o devoa touet e vijent ato mignounet an eil d'egile. Jonathas a roas eta da anaout da Zavid ar gassouni en doa he dad outhan. Lavaret a reas ive d he dad: «o roue, ne rit drouc ebet da Zavid. A volonte vad en deuz risclet he vuez evidoc'h, hag en deuz lazet ar Philistin. Perac mont da scuill goad eun den ha n en deuz great torfet ebet?» O clevet ar c'homzou-ze, speret Saül a deuas da zoussaat, hag e reas al le-ma: «ker gur ha ma'z eo Doue, Doue, ne lakinn ket David d'ar maro.» Ha David a jomas adarre e ti Saül evel a ziagent. — Mes, goude m'en devoue trec het ar Philistinet evit an drede gueich, Saül a vannas adarre he lans outhan. Dre chans, David a c hellas tec'het araoc an taol evel an dro genta. Neuze Jonathas a glaskas doussaat speret he dad evel m'en doa great ar veich all; mes Saül, eur gounnar vraz ennhan, a respountas: «gouzout a ran e carit mab Isaï; hogen, gaou a rit ouzoc h oc'h unan evelse; rac keit ha ma vezo beo hennez, c houi ne c helloc'h biken beza roue. Livirit dezhan dont ama dioc'htu, ma vezo lakeat d'ar maro.» — «Mes, eme Jonathas, perac heu lakaat d'ar maro? Peseurt drouc en deuz-heñ great?» Ar c homzou-ze a greskas muioc h-mui buanegez Saül, tenna a reas he gleze evit laza Jonathas he unan; mes hema a dec'has kuit hag a reas da gaout David. Bez a reas ali d he vignoun da jom eb dont mui dirac Saül; neuze David hag heñ en em daolas an eil etre divreac'h egile en eur gemmesk ho daelou. Erfin Jonathas a lavaras: «it e peoc h; ar pez or beuz touet hon daou dirac an Aotrou Doue a bado da virviken.»

### 19. Trugarez David e kenver Saül, Maro Saül.

David a dec'he araoc Saül hag a ioa bepret e riscl euz he vuez. Mes lakaat a reas he fisians e Doue, hag an

Aotrou Doue a viras outhan da goueza el lasou a steigne dirazhan he enebourien.

Eun dervez Saül a iea var he lerc'h a dreuz eur menez gant 300 soudard Bez ez oa dre eno eur c'havarn, ha Saül a ieas er c'havarn-ze da gousket. Hogen, David a ioa cuzet e goueled ar c'havarn gant an dud a ioa oc'h he heul. Ar re-ma a lavaras neuze dezhan. «setu ama deiz ar venjans, brema e c'hellit ober d'oc'h enebour ar pez a geroc'h» Mes David a respountas: «Doue ra viro na astennfenn va dorn varnhan; rac sacret eo bet a berz Doue.» Ha ne reas drouc ebet da Zaül,



nemet trouc'ha eur penn euz he vantel epad m'oa cousket. — Eur veich all Saül a ieas var he lerc'h en dezert, hag a jomas gant he arme da dremen an noz var grec'hien Hachila. Pa oa Saül, Abner he jeneral, hag he oll zoudardet, en em roët da gousket, David a dosteas gant he vignoun Abisaï. Ha setu hema da lavaret da Zavid: «henoz, Doue en deuz lakeat oc'h enebour etre ho taouarn; bremaïc me ia d'hen treuzi gant va c'hleze en eun hevelep feson ma ne vezo ket ezom da rei dezhan eun taol all evit he beur-gass.» Mes David a respountas: «arabad eo he laza; ker guir ha ma'z eo Doue, Doue, ne astenninn ket va dorn varnhan. Gortoz a rinn ken na vezo skoët gant Doue he unan, pe sammet gant eur c'hleñvet bennac, pe lazet er vrezel. Kemerit ebken ar c'hleze a zo e tal he benn, hag he veren, ha deomp kuit.»

Kement-se a oue great eb gouzout dare da zen. Pa oa eat David eur pennadic dioc'h telt Saül, e c'halvas Abner, en eur lavaret: «hag evelse eo e tivoallit ar roue? It da velet-ta e peleac'h ema he gleze hag he veren!» Kerkent Saül he unan a zihunas, hag a c'houlennas: «daoust ha n'e ket mouez va mab David eo a glevan?» Ha David a respountas: «eo, va aotrou ha va roue! Perac e talc'hit-hu ato cassouni ouz ho servicher?» Saül a anavezas neuze ne rea ket mad, hag a lavaras: «pec'het em euz; distroït d'am c'haout, va mab David. Hiviziken ne rinn drouc ebet deoc'h. Benniget ra viot, va mab David!» Mes David a ieas gant he hent, ha Saül a zistroas d'ar gear.

Nebeut amzer goude Saül a oue goal dizet en eun emgann a enep ar Philistinet; kement a rann-galoun en devoue da veza collet ar victor ma'c'h en em lazas he unan gant he gleze. Evelse David n'en devoue mui var he zeuliou he enebour touet. Coulsgoude ne oue ket evit miret da vouela pa oue digasset dezhan ar c'helou euz a varo Saül. Mes eur c'heuz braz en devoue, dreist oll, da Jonathas pehini a ioa bet lazet ive, ha clevet e oue o lavaret dre he hirvoud hag he voëlvan: «Jonathas, va breur ker, bez' em oa evidoc'h siouas! ar garantez e deuz eur vamm evit he mab, pa n'e deuz ken crouadur nemethan.»



PEDERVET LODEN

## AR BOBL A ISRAEL E BARR HE VRUD HAG HE C'HALLOUD; AZALEC DAVID BETEC MA OUE RANNET AR ROUANTELEZ EN AMZER ROBOAM.

(Adalec ar bloaz 1055 betec ar bloaz 975 araoc donedigez hor zalver)

### 60. David, ar roue braz ha santel.



Goude maro Saül, ar bobl a joazas David evit he roue David a deuas neuze da jom da Jerusalem, e kichen menez Sion, hag he hano a oue brudet dre ar bed oll. Bez' en doa daouzec arme, ha pevar mil den var-n'-ugent e peb hini; e penn peb arme ez oa eur jeneral, ha dreist an oll jeneralet all edo Joab. David a deuas a benn da lakaat he oll enebourien da blega dindanhan, ha trec'hi

a reas evelse ar Philistinet, ar Moabitet, ar Sirianet, an Edomitet hag an Ammonitet.

Digasset e oue da Jerusalem armou aour hag eur maread traou all kemeret var an enebourien. Rouantelez Israel en em astenne neuze adalec an Ejipt betec ar ster hanvet Euphratt.

Mes ar pez a reas d'ar roue David muioc'h a henor c'hoaz eget ar victoriou gounezet ganthan var he enebourien, a oue ar zoursi a gemeras euz a eurusdet he zujidi. Bez' e oue ato leal ha gurion e keñver peb hini anezho; choaz a reas tud leun a furnez evit rei cuzul dezhan he unan hag evit barn ar bobl, ha carga a reas re all, hag a c'hellet fisiout peb tra ennho, da zivoal an tenzoriou, an tiez hag an douarou a ioa en he zalc'h. Evelse peb tra a ioa en urs ha renket mad ken e diabarz, ken a ziañveaz ar rouantelez.

David a labouras gant eun aket eb he bar da lakaat ar guir Doue da veza anavezet hag henoret muioc'h-mui. Ober a reas sevel, var menez Sion, eun telt euz ar re gaëra evit an arc'h a allians, hag an arc'h a oue casset di gant ar brassa lid. E creiz eur bobl-tud ha n'oa ket eaz da niveri, e oue gvelet ar brinset a Israel gant ho mantilli-moug, ar veleien gant ho braoa guiskamanchou, ha 3000 soudard dindan ho armou. Ar re a ioa er penn araoc, kercoulz hag ar re a ioa er penn adreñ, a c'hoarie gant telennou, troumpillou, taboulinou, hag a bep seurt benviachou all evelse. David he unan a gerze araoc ar veleien en eur c'hoari gant an delen. Bep c'houec'h cammed a rea al levitet a ioa o tougen an arc'h, David a ginnige eun ejen hag eur maout e sacrifis d'an Aotrou Doue.

Ar roue David a rannas ive ar veleien etre pevar rumm var-n'-ugent, hag ar rummou-ze a ioa carget an eil goude egile euz ar pez a zell ous servich Doue. Etouez al levitet e choazas, ouspenn, 4000 caner hag a dlie, peb hini d'he dro, cana meuleudiou an Aotrou Doue, ha c'hoari gant a bep seurt benviachou.

### 51. Absalon a glask didroni he dad. Penaoz eo punisset.

David a gouezas e daou bec'het euz ar re c'hrevussa: lakaat a reas greg Urii da avoultri, ha goudeze e reas laza Urii he unan er vrezel. Neuze an Aotrou Doue a zigassas d'he gaout ar prophet Nathan evit rebech dezhan he dorfet. David a anzavas he bec'het, en eur lavaret: «pec'het am euz a enep an Aotrou Doue.» Dre an anzao-ze, great a greiz caloun ha gant eur c'hlac'har vraz, ec'h ohtenas pardoun digant Doue; mes calz a boaniou hag a drubuillou en devoue da c'houzañv goudeze abalamour d'he bec'het. David ho gouzañvas oll eb en em glemm, hag a reas pinijen ar rest euz he vuez.

Unan euz he vugale, Absalon, den a zoare evit eur guel, mes bugel dinatur, en em zavas en he enep. Absalon a ioa deuet a benn da c'hounit calounou an oll dre he gomzou touelluz, hag ar bobl dallet a ziredas euz a bep corn ar vro d'en em lakaat a du ganthan. Pa glevas David ar c'helou-ze, e kuiteas Jerusalem gant he zervicherien fidel; treuzi a reas dour Cedron, ha goudeze e pignas var menez Olivet, diarc'hen, en eur vouela, hag he benn chouchet. Epad m edo o tec'het eun tammic c'hoaz pelloc'h, eun den euz a di Saül, he hano Semeï, en em lakeas da deuler mein outhan, ha da leusker he valloz varnhan en eur lavaret: «it kuit euz ar vro, it, den a c'hoad.» Abisaï, unan euz ar re a ioa oc'h ober coumpagnunez da Zavid, en devoa c'hoant

da laza Semei. Mes ar roue a lavaras dezhan gant dousder: «arabad eo; hisi anezhan da rei dinn he valloz, marteze an Aotrou Doue, o velet peger reuzeudic ounn, en devezo truez ouzinn, hag a lakaï malloz an den-ze da drei evidon e bennoz.»

Coulsgoude Absalon a deas varlerc'h he dad en tu all d'ar Jourden. Neuze David a renkas he arme evit ar vrezel. An Aotrou Doue a oue a du ganthan hag e c'hounezas var he vab. Hema a gemeras an teac'h a c'haolbad var eur mul. En eur dremen a zindan eur vezen vraz a zero, he benn a oue paket etre ar seourrou, hag e chomas eno a istribill a bouez he vleo hir. Joab, o veza clevet an dra-ze, a zinedas da gaout ar vezen, hag a dreuzas caloun ar mab dinatur gant tri denn bir. Corf Absalon a oue taolet goudeze en eun toul doun ha var c'horre e oue savet eur bern mein.

David a oue mantret ha glac'haret oll pa oue digasset dezhan ar c'helou euz a varo he vab. Gouela a rea hag birvoudi, en eur lavaret: «Absalon, va mab; va mab Absalon! Salo e vijenn maro en ho plas! Absalon, va mab; va mab ker Absalon!» Goudeze e tistroas da Jerusalem, hag ar bobl oll a deuas d'he zigemeret hag a roas dezhan ar brassa merkou a garantez hag a henor.

E buez David e cavomp eleiz a verkou a heñvelediguez gant buez hor zalver Jesus-Krist. David a ioa ganedic a Vethleem, hor zalver a zo ganet eno ive. David en deuz renet eur vuez cuzet en he iaouanktis, hor zalver ive betec an oad a dregont vloaz. David zo bet treac'h d'ar jeant Goliath; Jesus-Krist en deuz gounezet ar victor var an diaoul. David en deuz treuzet dour Cedron e kichen menez Olivet, he ene beuzet en eur mor a anken; Jesus-Krist ive, an noz kent he varo. David a oue digemeret e Jerusalem gant calz a henor, goude maro Absalon; hor zalver ive, da geñver ar zul-bleuniou. David en deuz bet daou enebour braz, Saül, an hini a ioa roue en he raoc, hag Absalon, he vab; hor zalver Jesus-Krist en deuz bet ive daou enebour dreist ar re oll: da genta, ar sinagog, pe ilis ar Iuzevien, pehini a ioa carget en he raoc da zelc'her var an douar ar guir relijion, hag e plas pehini en deuz lakeat an Ilis catholic; ha goudeze, an heretiket a zo en em zavet a enep an Ilis catholic, ho mamm,

hag a zo deuet a benn, en eur rei cabestr da dechou fall an den, da ziframma diouthi eur maread pobiou. — Hogen, Saül hag Absalon a zo bet skoët ho daou gant Justis Doue.

### 52. David var fin he vuez.

Daou-ugent vloaz a ioa abaoue m'oa pignet David var an tron. O credi n'en doa mui pell da veva e c'halvas dirazhan ar brinset a Israël hag an dud a renk buela etouez ar bobl, hag e lavaras dezho: «sonch em oa da zevel eun ti d'an Aotrou Doue, lakeat em euz a gostez evit kement-se aour hag arc'hant, koueur ha stean, houarn, coat, ha mein euz ar re dalvoudussa. Mes Doue en deuz lavaret din: abalamour m'o peuz scuillet calz a c'hoad er brezeliou m'oc'h bet ennho, n'e ket c'houi, mes ho mab Salomon, eo a zavo eun ti evidon. Hogen, eul labour braz a zo eno da ober; rac n'e ket da eun den, mes da Zoue he unan eo ez euz menec da zevel eun ti. Roït eta, c'houi ive, ar pez a zo en ho calloud evit sicour sevel an ti santel.» Ar brinset hag ar bobl oll a roas profou a galoun vad ha gant joa evit sicour sevel eun ti d'an Aotrou Doue.

Neuze David a lavaras da Zalomon: «Savit eta an ti santel, ha Doue a vezo ganeoc'h. Dalc'hit mad da zervicha an Aotrou Doue gant eur galoun sentuz. Mar her c'hlaskit, oc'h sur d'he gaout; mes mar hen dilezit, heñ ho tilezo d'he dro.»

David a varvas goudeze, hag he gorf a oue lakeat en douar var menez Sion; he vab Salomon a oue roue var he lerc'h. An dra-ma a erruas var dro ar bloaz 1014 araoc donedigez hor zalver.

### 53. Furnez Salomon.

Salomon a garas an Aotrou Doue hag a gerzas var roudou he dad. An Aotrou Doue en em ziscouezas dezhan en eur lavaret: «goulennit diganeñ ar pez a giroc'h, ha me hen roïo deoc'h.» Salomon a respountas: «va Doue, lakeat o peuz ac'hanon da roue; mes iaouank braz

oun c'hoaz, ha n'em euz ket calz a vouisiegez. Roit dinn eta eur galoun fur evit ma c'hellinn barn ho pobl hervez ar guir hag al lealdet.» Doue a blijas dezhan ar beden-ze hag a lavaras da Zalomon : «abalamour n'e ket madou, nag eur vuez hir, mes ar furnez ebken eo o peuz goulennet diganeñ, me roio deoc'h, hervez ho c'hoant, eur galoun fur evel n'en deuz bet biscoaz den hag evel den n'en devezo birviken mui. Ouspenn, me roio deoc'h ive ar pez n'o peuz ket goulennet, da lavaret eo, madou, henoriou hag eur vuez hir.»

An Aotrou Doue a roas eta da Zalomon eur guir anaoudegez euz a gement tra zo. Coumpren a reas ar feson burzuduz ma'z eo renket entrezho an oll draou crouët, an nerz hag ar c'halloud a zo ennho. Gouzout a reas penaoz e teu ar bloaveziou an eil varlerc'h egile, penaoz e tro ar steret, petra a laka al loanet da ober ar pez a reont, ha peseurt sonjou a dremen dre speret an den. Anaout a reas kement seurt plant ha kement seurt louzeier a zao en douar, da betra eo mad peb hini anezho, ha petra a c'heller da ober gant ho griziou ; ar bed oll a zoa evel eul levr bepret digor dirac daoulagad he speret. Setu perac an dud gouisiec hag ar brinset a bep bro a deue d'he velet evit beza test ho unan euz he furnez eb he far.

Eun dervez diou c'hreg a deuas d'he gaout evit he bedi da veza barner entrezho. Unan euz an diou c'hreg-se a gomzas evel-hen : «ar c'hreg all-ma ha me, emezhi, n'euz nemedomp hon diou o chom en ti m'emaomp ennhan. Hogen, peb hini ac'hanomp e devoa eur c'hrouadur. Eun nozvez mab ar c'hreg-ma a varvas, rac hi e devoa mouget anezhan dre he gousk. Petra reas neuze? Sevel euz he guele epad m'oan cousket, me, kemeret va mab, ha lakaat en he blas he bugel maro. Pa zavis dioc'h ar mintin, e veljon ar bugel maro ; mes, a bouez sellet pis outhan, e velis ervad n'e ket va mab-me oa.» Var gement-se ar c'hreg all a lammas var gaoz an hini e devoa comzet da genta, en eur lavaret : «n'e ket evelse eo ; ho mab-c'houi a zo maro e gurionez, ha va



hini-me eo a zo beo.» Mes an hini e devoa comzet da genta, a respountas : «nan, geier a livirit ; ar bugel beo a zo dinn-me, hag an hini maro eo oc'h hini-c'houi.» Herpel a reant evelse an eil oc'h eben dirac ar roue. Neuze Salomon a lavaras : «digassit ama eur c'hleze ma vezo rannet ar bugel beo etre daou, ha ma vezo roët eun anter da bep hini euz an diou c'hreg-ma.» Mamm ar c'hrouadur beo a oue spountet o clevet ar c'homzou-ze. An encrez en he c'haloun, ha leun a garantez evit he mab, e lavaras da Zalomon : «aotrou roue, me ho ped, roït kent ar bugel beo d'ar c'hreg all ; mes en han' Doue n'hen lazit ket.» Ar c'hreg all, er c'hountrol, a lavare : «ia, ia, mad eo evelse ; ra vezo daou-anteret ar c'hrouadur.» Salomon a zougas neuze ar zetans-ma : «roït ar bugel beo d'an hini e deuz comzet da genta euz an diou c'hreg-se ; rac hounnez eo e gwirionez he vamm.» Ar zetans-se a oue anavezet e kement corn a ioa er vro, hag an oll a oue leun a respet evit Salomon ; rac anad oa da bep hini edo speret Doue ganthan.

### 54. Dedi an templ a Jerusalem.

Ar pevare bloaz goude m'oa pignet var an tron, Salamon a reas digeri al labour evit sevel eun ti d'an Aotrou Doue, e Jerusalem, var menez Moria. 70 000 den a oue lakeat da zougen beac'hiou, 80 000 den da denna ha da gempenn mein, ha 36000 den all da deuler evez euz al labourerien. 10 000 den all c'hoaz a oue casset var menez Liban da bilat guez ha da gempenn coat. Evelse e oue savet d'an Aotrou Doue eun ti euz ar re vrassa hag euz ar re gaëra a c'houffet da zounjal. Bez' en devoa ouspenn daou droatad ha cant a hirder, var dro pevar droatad ha tregont a ledander, ha tost da dri droatad ha tri-ugent a huelder, eb counta ar porchedou a ioa a bep tu, hag ar pondalez a ioa tro var dro evit ar veleien hag evit ar bobl. En diabarz, al lambrusk a ioa great gant coat *cedr*, ha varnhan oa kizellet patromiou elez, bodou palmez hag a bep seurt bokedou. Kement tra a zerviche da zeremoniou ar relijion a ioa en aour fin, remerkout a reat ennhan dec daol, eleiz a gantoloriou ha cant calir. Al *leac'h santel* hag al *leac'h santela* a ioa goloët penn-da-benn gant feuillennou aour staget gant tachou aour.

Seiz vloaz leun a oue lakeat da zevel an ti-ze d'an Aotrou Doue. Pa oue peur-c'hreat, Salomon a assamblas ar brinset hag an dud a renk huela etouez ar bobl evit cass an arc'h a allians divar menez Sion d'an templ nevez. Kerzet a rejont en he raoc gant calz a zevotion, ha kinnig a rejont e sacrifis da Zoue eun niver braz a ounniri hag a zeñvet. Al levitet a c'hoarie gant telennou ha gant benviachou all, ha c'houec'h ugent belec a zoune an droumpill. Oll e savent ho mouez en eur lavaret: «meulit an Aotrou Doue abalamour ma'z eo leun a vadelez, abalamour he drugarez a zo bet a oll-viscoaz hag a vezo da virviken.» Pa erruas an arc'h el leac'h santel, an templ a oue carget gant eur goabren pe eur goumoullen. Salomon en em strinkas neuze d'an daoulin, hag a astennas he zaouarn etrezec an eñv, en eur lavaret: «Aotrou, Doue Israël! Netra ne c'hell beza lakeat par deoc'h, hag



an eñvou ho unan a zo re vihan evidoc'h, petra eo eta an ti-ma e scoaz ho meurdedc'houi? Her savet am euz coulsgoude evit ma pljo ganeoc'h selaou ennhan pedennou ho pugale, hag evit ma vioc'h trugarezuz en ho c'heñver.» Var gement-se tan an eñv a ziskennas en templ nevez hag a zevas ar pez a ioa bet kinniget e sacrifis d'an Aotrou Doue. Goudeze an Aotrou Doue en em ziscouezas da Zalomon, hag a lavaras dezhan: «selaouet am euz ho peden ha great em euz euz an ti-ze eul leac'h santel; va daoulagad ha va c'haloun a vezo bepret troet varzu ennhan, evit guelet ar re a deuio di d'am fidi, hag evit rei dezho ho goulenn.»

Templ Salomon a ioa, evel an tabernacl, eur merk euz hon ilizou-ni.

### 55. Madou braz Salomon He varo.

Salomon a renas, evel David, epad daou-ugent vloaz, hag he hano a oue brudet dre ar bed oll. Eleiz a vobl ou o devoa guriou da baea dezhan. He listri a iea d'an Indes, d'ar Spagn, hag a zigasse ac'hano d'ar Judee aour, coat *eben*, ha mein a briz. Lakaat a reas sevel eur maread keariou, hag ober a reas euz a Jerusalem eur gear euz ar re gaera a c'houffet da velet. N'ema ket e galloud an den rei da anaout mad aoualc'h ar madou braz a ioa en he balez he dron a ioa great gant olifant, mes eur guis-

kad aour a ioa var he c'horre tro-var-dro. Armou aour, eleiz anezho, a ioa a istribill ama hag a-hont ebarz er palez. Var blajou aour e veze servichet ar bouet d'ar prejou; gant loaïou aour e veze debret, hag evit eva ez oa ive tassou pe calirtou aour. En amzer ar roue Salomon, ar bobl ou a veve dizoursi hag e peoc'h; ar brinset divar dro hag ar re a bell a zigasse dezhan calz traou evel merkou euz ho doujans hag euz ho c'harantez. Rouanez Saba a deuas he unan a bell-bro evit beza test euz he c'halloud hag euz he furnez eb he far.

David, ar roue brezelekaër, a verke hor zalver Jesus-Krist, e kement ha m'en deuz gounezet ar victor var ar bed ha var an drouc-speret. Salomon, ar roue fur, ato e peoc'h gant he amezeien, a verke hor zalver Jesus-Krist e kement ha ma'z eo doctor ar furnez celestiel ha prins ar peoc'h. Salomon en deuz savet eun templ e Jerusalem, hor zalver Jesus-Krist en deuz fountet an Ilis catholic.

Salomon o veza deuet da veza coz, ar merc'hed païan a droas he galoun en eun hevelep fesoun m'ac'h en em daolas da adori an idolou. Sevel a reas zoken eun templ evit-ho. Neuze an Aotrou Doue a lavaras dezhan: «abalamour m'o peuz great an dra-ze, me lamo ar rouantelez digant ho mab evit he rei da unan euz ho servicherien. Coulsgoude, dre garantez evit David, ho tad, e lezinn gant ho mab daou rummad-tud var daouzec.» Salomon ne reas van ebet evit clevet ar c'homzou-ze; coueza a reas en dallentez, hag ec'h en em lakeas da voal-gass he zujidi. Ar re-ma a deuas neuze d'en em zevel en he enep, ha setu ar freuz hag ar rouestl e peb corn ar vro. Var gement-se e varvas ar roue Salomon.

### 56. Ar rouantelez rannet.

Goude maro Salomon, ar bobl a deuas da gaout Roboam, he vab, hag a lavaras dezhan: «scanvaït ar beac'h pounner en deuz lakeat varnomp ho tad.» Roboam a respountas: «distroït d'am c'haout abenn tri dervez.» Epad an amzer-ze e c'houlennas ali, da genta, digant ar re goz m'oa boaz he dad da c'houlenn cuzul digantho,

an dud-se a roas ali dezhan da veza dous ha chentil e keñver ar bobl. Mes goudeze e c'houlennas ive cuzul digant an dud iaouank euz he oad, hag ar re-ma a lavaras dezhan, er e hountrol : «setu ama petra dleit da respount d'ar bobl : va zad en deuz lakeat varnoc'h eur beac'h pounner; an hini a lakinn-me a vezo ponnerroc'h c'hoaz; va zad en deuz ho renet a daoliou baz, ha me ho reno a daoliou horz.»

An ali-ze a berz an dud iaouank euz he oad eo a oue heuliet gant Roboam. Hogen, pa glevas eun hevelep respount, ar bobl a lavaras : «ha ni ra forz a Roboam?» Ha goudeze e lazas a daoliou mein Aduram, unan euz a offiserien Roboam. Neuze dec rummad-tud euz ar bobl a gemeras evit ho roue Jeroboam pehini a ioa bet gueich all e servich Salomon; ne jomas gant Roboam nemet an daou rummad a ziskenne a lignez Juda hag a lignez Benjamin.

Ar iuzevien a oue evelse rannet etre diou rouantelez, rouantelez Israël ha rouantelez Juda. Jerusalem a gendale has da veza ar gear-benn euz a rouantelez Juda; Samarii a deuas divezatoc'h da veza ar gear-benn euz a rouantelez Israël.

An dec rummad-tud-ze euz ar bobl a Israel a deuas gueich all d'en em zispartia anezho ho unan dioc'h Roboam, ho gwir roue, a verke eleiz a vohlou kristen a zo deuet ive d'en em zispartia dioc'h an Ilis catholic, dioc'h an Ilis-se n'ez euz ha ne c'hell beza ken gwir ilis nemethi.

Jerusalem a gendalc'has da veza ar gear-benn euz a rouantelez Juda; eno edo an templ el leac'h ma tlet kinnig da Zoue ar sacrifisou a blije dezhan; eno c'hoaz edo an arc'h a alhans hag an oll draou sacr; eno erfin edo ar velegiach hervez m'oa bet instituet gant Moises dre urs an Aotron Doue. Evelse ive en Ilis catholic, hag en Ilis-se ebken, ema hag e vezo ato ar gwir sacrifis, ar velegiach hag ar zacramanchou, hervez m'int bet instituet gant hor zalver Jesus-Krist he unan.

An dec rummad-tud a ioa en em zisparbet dioc'h Roboam evit ober eur rouantelez nevez, a ioa an darn vrassa euz ar bobl a Israël, coulsgoude, abenn eno nebeut bloavezou, ez ejont da netra, ha ne oue mui hano ebet anezho. Doue, er c'hountrol, a oue trugarezuz e

keñver an daou rummad o devoa dalc'het mad d'ho guir roue, hag, abenn mil bloaz gonda an disparti, e lakeas salver ar bed da c'henel en ho zouez. Evelse ive an heretiket hag ar chismatiket, a zo en em zispartiet dioc'h an Ilis catholic, a zo eat da netra gant an amzer, e leach an Ilis-se, mes hi ebken, a zo chomet ato stard en he za, ha leun a nerz hag a vuez, abaoue ouspenn trivac'h cant vloaz zo.

---

PEMPET LODEN.

## AR BOBL A ISRAEL O VONT VAR AN DISCAR A NEBEUT A NEBEUT ADALEC ROBOAM BETEC DONEDIGEZ HOR ZALVER

Al loden-ma a vezo great diou lodennic anezhi.

---

## KENTA LODENNIC.

### HISTOR ROUANTELEZ ISRAEL BETEC MA OUE DISMANTRET HA CASSET DA NETRA GANT AR ROUANET A ASSIRII

(Adalec ar bloaz 975 betec ar bloaz 722 araoc donedigez hor zalver.)

---

### 57. Taol-lagad var an histor-ze a bez

Rouantelez Israël a gouezas buhan er pec'het a idolatri goude he disparti dioc'h rouantelez Juda. Ar roue Jeroboam a zonjas ennhan he unan: «mar d'a va fobl da Jerusalem da ober sacrifisou, ne vezo ket pell evit trei adarre gant ar roue Roboam, hag evit va dilezel.» Setu perac e savas daou idol, daou leue aour, en he vro, hag e lavaras d'he bobl: «ne d'it ket da Jerusalem; rac ho toueou a zo ama.» Ar bobl a zentas outhan hag a adoras an idolou.

Roboam a oue epad he vuez-pad e brezel ous Jeroboam. Ar re a bignas, varlerc'h an daou roue-ma, var dron Juda ha var dron Israël, ne ouent ket brassoc'h mignounet:

ato, coulz lavaret, roue Israel ha roue Juda a veze an eil a enep egile. Aliez zoken e c'halvent d'ho zicour poblou a ziañveaz-bro, poblou paŭan. Rouantelez Israel a belliñ ar gear-benn oa Samari, a gendalc has epad 253 vloaz en he disparti dioc'h rouantelez Juda. Bez' e devoue, epad an amzer-ze, naontec roue; mes ar re-ma, an darn-vuia anezho, ne c'heljont pignat var an tron nemet dre nerz, hag aliez zoken en eur laza an hini a ioa roue en ho raoc. An dizurs, an techou fall, ar pec'het a idolatri gant an traou mezuz a laka an den da ober, a rene e peb leac'h.

Evit punissa ar rouanet ha kelen ar bobl, Doue a zigassas a vare da vare tud santel, hanvet *prophetet*, ken e rouantelez Israël, ken e rouantelez Juda. Ar brophetet-se a brezege ar binijen, a rea burzudou braz, hag a roé aliez da anaout ar pez a dlie erruout en amzer da zont, ha, dreist peb tra, ar pez a zelle ous ginivelez, poaniou, maro, ha gloar hor zalver Jesus-Krist — Doue en devoa great kement a c'helle da ober evit savetei he vobl muia-caret. Ar brophetet o devoa eta leac'h da lavaret d'ar bobl aheurtet-se, ne felle ket dezhan senti, hag a deuas eñn d'en em goll. «O Israël, mar teuit d'en em goll, ne c'helloc'h tamall nemedoc'h oc'h unan.» (Osee, 13, 9).

### 58. Doue a zigas ar prophet Elias.

Akab a oue unan euz ar falla rouanet e devoue rouantelez Israël (918—896 araoc J. K.) A unan gant he c'hreg, ar baianez Jezabel, en devoa savet eun templ d'ar fals doue Baal, ha carget 450 belec paŭan da ober ar zervich var dro an templ-se, goude beza lakeat d'ar maro beleien ar gwir Doue. Neuze Doue a zigassas ar prophet Elias. Ar prophet-se a deuas da gaout ar roue, hag a lavaras dezhan: «ker gwir ha ma'z eo Doue, Doue, me dou ama dirazoc'h ne gouezo ket eur banne glao, nag eur berad gliz euz an eñv ken na bijo ganeñ.» Akab a ieas eur gounnar vraz ennhan o clevet ar c'homzou-ze, ha clask a reas laza ar prophet dre guz. Setu perac an

Aotrou Doue a lavaras da Elias : « kec'hit kuit, hag it da guzet e kichen dour Carith. Roët am euz urs d'ar brini da gass bouet deoc'h. » Ar prophet a reas ar pez en devoa lavaret dezhan an Aotrou Doue, hag ar brini a deue noz ha mintin da zigass dezhan kig ha bara, hag e dour Carith e cave pe a dra da derri he zec'het.

Abenn eun nebeut amzer, an dour-ze a deuas da zizec'ha. Neuze an Aotrou Doue a lavaras d'ar prophet : « it da gear Sarepta, e bro Sidon; roet em euz urs da eun intañvez euz ar gear-zé d'ho maga. » Elias a zentas. An intañvez a erruas gan-than dirac dor kear. Hogen ar prophet a ioa dare gant ar zec'het, ha setu heñ da lavaret dezhi : « roit dinn eur banne dour, mar plij. » Epad m'edo an intañvez o vont da glask dour, Elias a lavaras dezhi adarre : « digassit dinn ive, me ho ped, eur c'hinaouad vara. » Mes ar vaouez geaz a respountas : « Ker guir ha ma'z eo Doue, Doue, n'em euz mui eur begad bara em zi ; ne jom ganeñ nemet eun dornad bleud en eur c'helorn hag eun nebeut eol en eur pod all. Dont a rean ama da glask eur gueben geuneud evit aoza e boaz eur pred-bouet dinn va unan ha d'am mab ; mes goude ar pred-se n'or bezo ken da ober nemet en em rezina da vervel gant an naoun. » Elias a lavaras neuze : « bezit dizoursi ha lakit eaz ho speret ; grit dinn da genta gant an dornad bleud a jom ganeoc'h eun tamm bara poazet el ludu, ha digassit-heñ dinn da zibri. Gou-

deze e c'helloc'h ober kement all evidoc'h oc'h unan hag evit ho mab ; rac setu ama petra lavar an Aotrou Doue : ar bleud en ho kelorn ne vanko ket, nag an eol en ho pod all ken nebeut, betek an deiz ma tle an Aotrou Doue lakaat adarre ar glao da goueza var an douar.» An intañvez a ieas da ober ar pez en devoa lavaret dezhi ar prophet, hag azalec neuze ar bleud en he c'helorn ne vankas ket, nag an eol en he fod all ken nebeut. Prest goude, mab an intañvez a varvas. Neuze Elias a zavas he vouez varzu an Aotrou Doue, en eur lavaret. «Aotrou Doue oll-c'halloudec, grit, me ho ped, ma tistroïo ene ar c'hrouadur-ze en he gorf.» An Aotrou Doue a zelaouas peden ar prophet, hag ar bugel a zavas a varo da veo. He vamm, leun a anaoudegez vad, a lavaras neuze da Elias. «brema e velan ervad ez oc'h eun den Doue.»

## 59. Elias ha beleien Baal

Epad tri bloaz-anter ne gouezas ket eur banne glao var an douar. Da fin an amzer-ze Elias a deuas adarre da gaout ar roue Akab. Ar roue a ieas drouc ennhan oc'h he velet, ha setu heñ da lavaret d'ar prophet : «perac o peuz-c'houi tennet eun hevelep goualen var rouantelez Israël ?» Elias a respountas : «n'e ket me eo am eur tennet ar voualen-ze var rouantelez Israël, mes c'houi oc'h unan eo, dre m'az oc'h en em daolet da adori an idolou. Brema, me ho ped da assambli ar bobl var menez Carmel, ha da reï urs da veleien Baal d'en em gaout ive eno.» Akab a assantas, hag he unan ec'h en em lakeas en hent evit erruout var ar menez d'an deiz merket.

Pa oa ar roue, ar bobl ha beleien Baal assamblet eno, ar prophet Elias a zavas he vouez dirac an oll, hag a gomzas evel-hen : «me, n'euz ken nemedon deuz va c'hostez, ha beleien Baal a zo 450 anezho. Mad ! n'o peuz nemet reï deomp daou ejen : beleien Baal a gemero unan evitho, ha, goude beza he lazet, e lakaïnt anezhan var eur bern keuneud, mes eb c'hoëza tan a zindan ; me a gemero egile, ha, goude beza he lazet, m hen lakaïo

we var eur bern keuneud, eb c'hoëza ken nebeut tamm tan ebet a zindan. Neuze hi a c'houlenno sicour digant ho doue, ha me digant va hini; hag an Doue a lakaïo an tan da gregi er c'heuneud ha da zevi ar sacrifis, hennez a vezo anavezet evit ar guir Doue.» Ar bobl oll n'en devoue nemet eur vouez evit respount. «hag a zo mad! hag a zo mad!»

Ha setu beleien Baal d'eu em gempenn ha d'en em ficha evel evit eur gouel euz ar ré vrassa; eun dudi oa ho guelet, a bep a gurunen gantho var ho fenn. Laza a



rejont unan euz an ejennet, hag hen lakaat a rejont var eun aoter gant eun hordenn geuneud bennac a zindan. Goudeze ne ehanjont, adalec ar mintin betec cresteiz da c'houlenn sicour digant Baal, en eur lavaret: «Baal, selaouit ac'hanomp!» Mes caër o doa pedi, Baal ne rea van ebet. Elias a rea goab anezho, en eur lavaret: «savit ho mouez huelloc'h; ho toue Baal a zo marteze o caozeal gant eun all, pe o veachi; marteze zoken eo cousket. Comzit outhan creñvoc'h evit ma tihuno.» Ha setu hi

da zevel ho mouez hurloc'h adalec cresteiz betec an noz, mes coll a rejont ho foan hag ho amzer: an doue Baal ne roas ket an disterra sin a vuez. Neuze Elias a zavas eun aoter vean, ha tro var dro d'an aoter-ze e reas ober eur foz. Goudeze e lazas an ejen all, e traillas anezhan a dammou, hag e renkas an tammou-ze var an aoter gant eur guelien geuneud a zindan. Ouspenn-ze e reas teuler dour ahenn teir gueich var ar c'hig ha var ar c'heuneud, ha kement a zour a oue taolet evelse ma tiruille a bep tu d'an aoter, ha ma oue carget ar foz a ioa tro var dro. Neuze ar prophet en em lakeas da bedi evel-hen: «Aotrou Doue oll-c'halloudec, discouezit hirio eo c'houi Doue Israel, evit ma teui ar bobl-ma da zistrei ouzoc'h.» Kerkent tan an eñv a ziskennas hag a zevas ar sacrifis, ar c'heuneud a ioa a zindan, ar vein a ioa oc'h ober an aoter, ha betec an dour a ioa er foz. O velet ar burzud-se, ar bobl oll en em strinkas d'an douar var he c'hinou, en eur lavaret: «Doue Elias eo ar guir Doue! Doue Elias eo ar guir Doue»!» Nebeut amzer goude, an oabl a deuas da goc'henna, hag e couezas eun dour-bill vraz a c'hlao.

Elias ne lavaras ket caiz a gomzou, mes abalamour m'oa eun den digasset gant Doue, ar c'homzou-ze, hag ta nebeut anezho, o devoue eur c'halloud burzuduz. Evelse ive, ar c'homzou a lavar ar veleien, pa vezont oc'h oferenna pe o reï ar zacramanchou, o deuz eur c'halloud eb he far, abalamour ar veleien a zalc'h neuze ive plas an Aotrou Doue he unan.

### 60 Guinien Naboth.

Eun den, he hano Naboth, en devoa eur parkad-rezinn tost da balez ar roue Akab. Eun dervez ar roue a lavaras d'an den-ze: «roït dinn ar park el leac'h m'ema ho rezinn, ma rinn eur jardin anezhan. Me roio deoc'h eur park all en he hlas, pe, mar cavit guell, me her paeo deoc'h en arc'hant.» Mes Naboth a respountas: «Doue ra viro ouz'z affen da verza ar pez am euz bet digant va zad!» Neuze Akab a ieas eun droue hraz ennhan, hag ar rouanez Jezabel, o veza clevet n'oa ket bet falvezet da

Naboth rei he bark d'ar roue, a scrivas evel-hen d'ar pennou braz euz a gear : « Cleskit daou zen fallakr hag a ve prest da zougen eur fals testeni a enep Naboth, en eur lavaret : m'or heuz clevet an den-ze o voal-gomz a enep Doue hag a enep ar roue; ha var an testeni-ze roit urs da gass Naboth er meaz euz a gear, ha d'hen labeza, d'hen laza a daoliou mein. » Ar pez a c'hourc'hemenne ar rouanez en he lizer a oue great egiz m'e devoa merket. Naboth, hag hen neat he goustians dioc'h ar pez a damallet dezhan, a oue lazet a daoliou mein, hag ar chass a deuas da lipat he c'hoad gant ho zead.

Akab a oue mall ganthan kemeret park ar vinien. Neuze an Aotrou Doue a roas urs da Elias da zont da gaout ar roue, ha da lavaret dezhan : « setu ama petra lavar an Aotrou Doue ; lakeat o peuz Naboth d'ar maro ha kemeret he dra a enep peb guir ha lealdet; setu perac ar chass o deuz lipet goad Naboth a lipo ive oc'h hini-c'houi, ha Jezabel a vezo ive, d'he zro, lonket he c'horf gant ar chass. »

Ar pez en dou disclerie an Aotrou Doue dre c'hinou ar prophet a deuas da veza guir ger evit ger. Abenn tri bloaz goude, Akab a oue goat dizet en eun emgann, hag he c'hoad a oue e guirionez lipet gant ar chass. Ar rouanez Jezabel, hi, a oue, dre urs ar roue Jehu, stlapet d'an douar divar c'horre eur voger huel, ha, goude he maro, he c'horf a oue ive e guirionez debret gant ar chass.

### 61. Ar prophet Elisee.

Hervez ar gourc'hemenn roet dezhan gant an Aotrou Doue, Elias a joazas Elisee evit delc'her he blas var he lerc'h. Eun deivez m'edont ho daou oc'h ober hent an eil e coumpagnunez egile, Elisee a velas en eun taol coent he goumpagnoun dibradet dioc'h an douar gant eur gorventenn, ha casset d'an env gant an Aotrou Doue en eur c'har-tan. Adalec neuze Elisee a deuas da veza heritour euz ar c'halloud en doa Elias da ober miraclou.

Eun droiat, eur vanden aillounet iaouank a reas goab



anezhan, en eur lavaret: «deus ama, penn moal, deus ama, penn moal!» Elisee a c'houndrouzas ar vugale-ze a berz an Aotrou Doue, ha kerkent daou ours a zilammas euz eur c'hoat a ioa eno e kichen, hag a dagas daou ha daou-ugent anezho.



Prest goude, Naaman, cabiten brudet, gundic euz ar Siri, a deuas da gaout Elisee evit beza pareet diouc'h al lorgnez. P'edo erruet eharz dor ti ar prophet, hema a gassas he zervicher da lavaret dezhan: «n'o peuz nemet mont d'en em voalc'hi abenn seiz gueich e ster ar Jourden, hag e vioc'h pare.» Naaman a ieas drouc ennhan o clevet an dra-ze hag a respountas «perac e renkan-me mont d'en em voalc'hi er Jourden? Me zonje dinn ar prophet

a vije deuet he unan d'am farea.» Mont a reas coulsgoude d'en em voalc'hi abenn seiz gueich e ster ar Jourden, ha ractal e oue pareet.

> Naaman a renkas plega ha mont d'en em voalc'hi gant feiz e dour ar Jourden, petra bennac an dour-za n'en doa ket dreizhan he unan ar vertuz d'he barea. Evelse ive, p'o deuz ar gristenien ezom euz eur c'hras bennac evit ho ene, Doue n'en em ziscouez ket dezho he unan, mes gourc'hemenn a ra dezho, dre c'hinou ar belec, he zervicher, tostaat ouz ar zacramanchou, hag ar zacramanchou ze, pa dostaont outho gant feiz ha gant devotion, e cavont ive an oll grasou a zilvidigez a bere o deuz ezom.

Naaman, leun a anaoudegez vad, a zistroas da gaout Elisee hag a lavaras dezhan: «brema e velan ervad n'euz ken Doue nemet Doue Israël. Kemerit, me ho ped, eun dra bennac diganeñ evit ar vad o peuz great dinn.» Mes Elisee a respountas: «ker guir ha ma'z eo Doue, Doue, ne gemerinn netra diganeoc'h.» Pa oa eat Naaman kuit, Jiezi, servicher Elisee, a redas dre guz var he lerc'h, hag a lavaras dezhan: «selu ama petra en deuz lavaret va mestr dinn da lavaret deoc'h: daou euz a vugale ar brophetet a zo nevez erruet em zi; roit dinn evitho, mar plij, eur pez arc'hant euz a dalvoudegez eun *talant*, ha dillad da jench.» Naaman a respountas ker buhan: «selu ama daou *dalant* e leac'h unan, ha dillad da jench evit daou zen.»

Var gement-se Jiezi a zistroas da di he vestr en eur zonjal en doa great eun taol caër, rac cuzet mad en devoa an arc'hant hag an dillad. Ha selu, pa deuas an noz, Elisee da gomz outhan evel-hen: «peleac'h oc'h bet, Jiezi?» Ha Jiezi da respount: «me? N'oun bet e nep leac'h.» — «Pennoz, gaouiat zo ac'hanoc'h, a lavaras neuze ar prophet, n'oc'h bet e nep leac'h? Me a ioa a speret o sellet ouzoc'h p'eo diskennet Naaman euz he gar evit dont d'ho caout Brema, evit guir, o peuz arc'hant ha dillad a forz; mes ive cleñvet Naaman a stago ouzoc'h hag ouz ho lignez evit ato.» Ha kerkent corf Jiezi a deuas da veza goloët oll gant al lorgnez.

Dont a reas erfin ar maro da Elisee, hag e oue lakeat he gorf er bez. Nebeut amzer goude, edot o vont da enterri eun den all e kichen bez Elisee, pa deuas da zifourcha var ar plas eur vanden laëroun hag a rea, d'ar mare-ze, eun drouc braz dre ar vro. O velet al laëroun-ze ken tost dezho, ar re a ioa o tougen ar c'horf maro a oue ken stravillet ma hen taoljont, eb he zonjal, e bez Elisee Hogen, a veac'h en devoue ar c'horf maro-ze touchet oc'h eskern ar prophet santel ma savas adarre var he dreid, leun a vuez evel biscoaz.

Setu aze eun destenì sclear hag anad e teue an Aotrou Doue, gueach all evel brema, d'en em zervichout euz a relegou ar zent evit ober miraclou.

## 62. Ar prophet Jonas.

Goude maro Elisee, Doue a lavaras d'ar prophet Jonas «it da Niniv da brezeg ar binijen; rac fallagriez tud ar gear-ze a c'houlenn venjans ous va justis.» Niniv oa ar gear-benn euz a rouantelez Assiri, ha Jonas a vije bet guell ganthan en devije an Aotrou Doue dismantret dioc'htu ar gear baëan ha direol-ze. Setu perac, e leac'h mont di, ez eas varzu ar mor, hag o veza gavet eul lestr o vont d'ar Spagn, e pignas ennhan evit tec'het diraoc an Aotrou



Doue. Mes an Aotrou Doue a lakeas eun avel greñ da c'hoeza var ar mor, ha setu al lestr paour var var da

veza casset d'ar goueled gant an tarziou-mor spountuz a deue da steki outhan. O velet kement-se, ar vartolodet a gemeras aoun, ha setu hi da c'houlenn sicour digant Doue. Dont a reas neuze en ho speret tenna plouz beni evit gouzout piou a ioa kiriec dezho da veza evelse e risk euz ho buez. Hogen, ar blouzen verr a zigouezas gant Jonas. Neuze ar prophet a anzavas he bec'het hag a lavaras: «taolit ac'hanon er mor; rac guelet a ran ervad eo abalamour dinn-me e deuet varnoc'h ar goal varr-amzer-ma.» Raclal ar vartolodet a grogas ennhan hag hen stlapas er mor, ha kerkent an avel a davas hag ar mor a deuas da veza reiz ha sioul.

Mes an Aotrou Doue a zigassas eur pesk braz-braz da lonka Jonas. Ar prophet a dremenas tri dervez ha teir nozvez e col ar pesk-se; en em lakaat a reas eno da bedi, ha da c'houlenn sicour digant an Aotrou Doue. He beden a oue selaouet, hag abenn an trede deiz ar pesk hen dislonkas var an aod.

Jonas a verke hor zalver Jesus-Krist. evel Jonas a dremenas tri dervez ha teir nozvez e cof ar *balan*, hag a deuas ac'hano d'an trede deiz leun a vuez, evelse ive hor zalver Jesus-Krist en deuz tremenet tri dervez ha teir nozvez e caloun an douar, ha d'an trede deiz eo savet ive leun a vuez euz ar bez.

Neuze Jonas a ieas da Niniv hag en em lakeas da brezeg a vouez huel: «c'hoaz daou-ugent dervez, ha kear Niniv a vezo dismantret!» O clevet eun hevelep kelou, tud kear a iunas hag a reas pinijen. Ar roue he unan a reas pinijen evel ar re all, hag a reas embann dre gear an urs-ma: «ra zeui an oll da guitaat ho buez fall; piou a c'hoar ha ne blijo ket c'hoaz gant Doue pardouni deomp, ha distrei divarnomp ar voualen euz he justis?» Ar pez en devoa sonjet ar roue a deuas da veza gwir: Doue, o velet pinijen ar bobl-se, en devoue truez outhan, ha n'her skoas ket evel m'en doa tavaret e raje. Hogen, Jonas a ioa kintou ennhan abalamour m'oa plijet gant Doue espern Niniv. Neuze an Aotrou Doue a lakeas eur vezenne itio da zevel el leac'h m'oa boaz ar prophet da vont

bemdez da azeza, eun tammic er meaz euz a gear. Jonas a gave gras caout an disheolien-ze, rac scaola a rea an heol ken tomm oa. Mes antronoz-vintin an Aotrou Doue a lakeas eur prenv da grignat gnziou ar vezenmc-ilio, ha setu hi o tizec ha hag o vervel en eun taol. Pa deuas ar prophet di heivez he gustum, ha pa velas oa manket he zisheotien, ez eas adarre drouc ennhan, rac en dervez-se oa tommoc'h eget biscoaz, ha d'ar mare-ze an heol a bare varnhan a btoumm. Ker feaz oa eat gant ar c'hor, hag he gatouu a ioa deuet da veza ker sempl, ma c'houlennas mervel. Neuze an Aotrou Doue a lavaras dezhan: «petra, Jonas, ker fall-ze ez a ho penn abalamour da varo eur vezennic n'o peuz na plantet, na maget, hag e fell deoc'h n'em befle-me ket a zamant da gear Niniv, el leac'h ma'z euz ouspenn 120,000 crouadur ha ne c'houzont ket c'hoaz anaout ho dorn deou dioc'h ho dorn cleiz?»

### 63 Rouantelez Israël casset da netra.

(Var dro ar bloaz 722 araoc donedigez hor zalver.)

Al gear baian Niniv o veza great pinijen a ioa bet pardounet gant Doue. An Israelitet, er c'hountrol, a gendalc'has muioc'h-mui da ober fae var ar gwir relijion, ha da zisprijout an abou mad a roe dezho ar brophetet. An Aotrou Doue, skuiz oc'h ho gedal da zistrei outhan, a astennas erfin varnho an dorn pounner euz he justis. Salmanasar, roue an Assiril, a erruas er vro en eun taol count gant eun arme vraz; abenn tri bloaz e kemeras Samarii, ar gear-benn euz ar rouantelez, hag e caseas ganthan d'an Assiru an darn-vuia euz an Israelitet. Ar re a jomas er vro en em gemmeskas gant ar halanet, hag ho relijion a deuas ive eb dale da veza eur c'hemmesk euzuz euz a relijion ar Iuzevien hag euz a relijion ar baïanet. Setu perac ar Samaritanet a oue ato casset ha disprijet gant tud rouantelez Juda. Ar re a ioa bet casset e captivite d'an Assiril ne zistrojont mui ac hano, hag evelse ne oue mui hiviziken hano ebet euz a rouantelez Israël.

### 64. Tobias coz.

Etouez an Israelitet casset e captivite ez oa eun den a zoujans Doue, he hano Tobias. An den-ze n en devoa bet morse darempred ebet gant an dud difeiz, hag aketuz oa bet ato da viret gourc hemennou Doue. Mont a rea hemdez da velet ar gaptivet all euz he annoudegez, evit ho c honzoli, hag ho zicour hervez he c halloud, en eur rei da zibri d'ar re o devije naoun, hag en eur gass dillad da viska d ar re a gavje en noaz; ha pa deue an noz, ez ea da zebelia pe da enterri corfou ar re anezho a vije bet lakeat d'ar maro — Eun nozvez m oa het evelse o sebelia ar re varo, e tistroas d'ar gear, beac'h dezhan o chom en he za ker skuiz e oa En em deuler a reas da c hourvez eharz eur voger hag ec h en em roas da gousket. Ilogen, epad he gousk, eun dra zomm bennac a gouezas var he zaoulagad euz a eun neiz guennili a ioa eno azioc h, hag e teuas da veza dall. Tobias ne laoskas ket eur glemmaden evit kement-se, mes kendelc her a reas calounec da veva e doujans an Aotrou Doue, ha ne vanke, dervez ebet, da veuli ha da drugarekaat he grouer.



Anna, he c'hreg, a iea bemdez da labourat da di eur guiader, ha dre he labour e c'houneze hara dezhi he unan ha d'he fried. Eun dervez e teuas ganthi d'ar gear eur c'havric e devoa bet digant ar guiader ouspenn ar baëamant m oa boaz da gaout. Tobias a ziscredas n oa ket ar c'havric-se d an hini en devoa he roët da Anna, ha

setu heñ da lavaret d'he e lieg : « m'em euz aoun na ve bet laeret ar c'havric-se divar goust unan bennac. Cassit hi buhan d'he perc'hen ; rac arabad eo deomp dibri na delc'her en hon ti netra laeret. »

### 65. Aliou Tobias coz d'he vab.

Tobias en devoa bet kement a drubuillou en he amzer ma sonje dezhan n'en doa mui pell da veva. Gervel a reas eta he vab da zont d'he gaout, ha neuze e roas dezhan evel-hen he aliou diveza.

« Va mab, emezhan, p'en devezo an Aotrou Doue va galvet euz ar bed-ma, enterrit va c'horf, ha kendalc'hit da henori ho mamm keit ha ma vevo c'h. O pezet sonch euz ar boan e deuz bet oc'h ho sevel hag oc'h ho lakaat er bed ; ha p'e devezo, hi ive, roet he speret d'he c'hrouer, enterrit he c'horf e kichen va hini-me.

« Kerzit bepret er guel a Zoue, ha divoallit da zigeri ho caloun d'ar pec'het. En em virit, dreist oll, dioc'h kement tra a zo countrol d'ar burete, ha ne lezit morse an ourgouil da ren en ho caloun, na d'en em ziscouez en ho comzou ; rac kement seurt pec'het a zo a deu euz an ourgouil. Goulennit alo cuzul digant eun den fur.

« Ne rit ket d'ar re all ar pez ne garfac'h ket a ve great deoc'h oc'h unan. Roit an aluzen hervez ho tanvez. Mar o peuz calz, roit calz ; mar o peuz nebeut, roit nebeut ; mes roït ato a galoun vad.

« Meulit Doue da bep mare, ha pedit-heñ d'oc'h hencha. N'o pezet aoun rac netra, va mab. Ar vuez a renomp a zo paour ; mes pinvidic aoualc'h e vezimp ato mar bevomp e doujans Doue, mar pellaomp dioc'h ar pec'het ha mar greomp ar mad. »

Mab Tobias, he galoun tenereat oll o clevet he dad o comz evelse, a respountas : « va zad, me heulio var eün an aliou o peuz roët dinn. »

### 66. Beach mab Tobias.

Goude beza roët an aliou-ze d'he vab, Tobias a lavaras dezhan c'hoaz en doa c'hoant d'he gass da eur gear, hanvet Rajes, da c'houlenn eur guchen arc'hant en devoa prestet gueich all da eun den euz ar gear-ze. O veza ma'z oa eur pennadic brao a-benn da vont di, mab Tobias a ioa nec'het o clask gouzout e peleac'h caout eur c'houmpagnoun evit ober eur veach ken hir. Epad m'edo ar zonch-se en he speret, setu eun den iaouank a zoare, tress eur beachour varnhan, o tremen dirac an ti. An den iaouank-se oa an eal Raphaël. Mes mab Tobias ne c'houie dare piou oa, her c'hemeret a rea ebken evit eun den oc'h ober hent. Mont a reas eta d'he gaout, hag e c'houlennas diganthan: «va den mad, gouzout a rit-hu an hent da vont ac'han da Rajes?» — «Ia zur,» eme an tremeniad. Mab Tobias a ziredas ractal da zigass ar c'helou-ze d'he dad, hag an tremeniad iaouank, o veza bet pedet da zont en ti, a lavaras neuze da Dobias coz: «bezit dizoursi divar benn ho mab; me her c'hasso da Rajes hag hen digasso en dro d'ar gear ch na erruo drouc ebet ganthan.» — «Mad! a respountas Tobias, il eta en hent ho taou, ha beach vad deoc'h! Doue hag he elez ra vezint gancoc'h bepret!»

Da fin an dervez kenta an daou veachour a erruas gant eur ster vraz. Mab Tobias a c'hoanteas goalc'hi he dreid er ster-ze, ha setu eur picol pesk o tilammet varnhan egiz p'en devije c'hoant d'he lonka. Tobias a oue spountet. Mes an eal a lavaras dezhan «crogit e diouscouarn ar pesk ha chassit-heñ varzu ennoc'h.» Tobias a zentas, ha neuze an eal a lavaras dezhan adarre: «digorit ha goullonderit ar pesk; mes divoallit avad da deuler kuit ar galoun, ar vesli hag an evu; rac an traou-ze a zo mad d'ober louzou.» Tobias a heulias an ali a roët dezhan Goudeze an daou goumpagnoun a boazas ar pesk, hag ar pez ne c'heljont ket da zibri dioc'htu a zallchont hag a gasschont gantho da zibri en hent.

O veza erruet en eur gear, an eal a lavaras da Dobias



« ama ez euz o chom eun den, hanvet Ragel, hag a zocar'deoc'h. An den-ze en deuz eur verc'h, he hano Sara; goulennit ar verc'h-se digant he zad evit pried, hag o pezo anezhi. Ha, goude an eured, tremenit gant-hi an tri dervez kenta o pedi Doue, evit na c'hoarvezo drouc ebet ganeoc'h. »

Var gement-se ez ejont ho daou da di Ragel. Hema ho digemeras gant joa. P'en devoue Tobias en em roët da anaout, Ragel her briatas en eur lavaret: « benniget ra viot, va mab! Ho tad eo guella den a zo var an douar. » Raetal e roas urs da hourchass coan d'an daou veachour. Mes Tobias a lavaras kerkent: « evidon-me ne zebrinn na ne evinn ken n'o pezo selaouet va feden, ken n'o pezo roet dinn ho merc'h Sara evit pried. » Ragel a jomas mantret o clevet ar goulenn-ze; mes an eal a lavaras dezhan: « n'o peuz ket da varc'hata; hastit affo reï ho merc'h da Dobias, rac eun den a zoujans Doue eo. » Ragel a assantas neuze, hag o veza great da Dobias ha da Zara reï ho dorn an eil d'egile, e vennigas anezho a vouez huel. Goudeze ec'h en em lakejont oll ous taol da goama. Tobias ha Sara a dremenas an tri dervez kenta euz ho eured o pedi Doue, hag an eal, evit ober plijadur da Dobias, a reas he unan da Rajes da gerc'hat ar guchen arc'hant m'oant deuet da glask.

### 67. Mab Tobias o tistrei d'ar gear.

Abenn pemzec dez, Ragel a lavaras da Dobias: «chomit ganeomp c'hoaz eur pennadic » Mes Tobias a respountas: «ne c'hellan ket chom; me zo sur va zad ha va mamm a zo dija nec'het ganeñ.» Neuze Ragel a roas dezhan an anter euz he zanvez hag her bennigas. Tobias a gimiadas dioc'h he dad-caer hag en em lakeas en hent gant Sara, he bried.

Eur veich en hent, Tobias a ieas araoc assambles gant Raphaël. Hema a lavaras dezhan neuze: «pa vioc'h erruet er gear, frottit daoulagad ho tad gant vestl ar pesk o peuz lazet en eur zont; ractal e teuint adarre da veza sclear, hag ho tad a zrido he galoun oc'h ho cuclet »

Coulsgoude tad ha mamm Tobias a ioa nec'het maro o clask gouzout e peleac'h oa chomet ho mab abaoue keit all a amzer. He vamm ne rea nemet goucla, ha bemdez e save var gern eur menez divar behini e c'helles guelet a bell. Enfin, eun dervez e remerkas he mab ker o tont, ha kerkent setu hi da redet da gaout he fried, ha da lavaret dezhan: «ema erru ar paotr!» Ar c'hi en doa casset Tobias iaouank ganthan a zilammas neuze en ti en eur ficha he lost, hag ar c'heaz coz dall a zavas buhan da vont da zigemeret he vab; eur moussic bihan a ioa crog en he zorn evit he ren, ha pa erruas gant he vab, e vriatas anezhan calounec, hag he c'hreg hag heñ a scuilie daëlou a joa.

P'o devoue oll trugarekeat Doue, Tobias iaouank a frottas daoulagad he dad gant vestl ar pesk en doa lazet en hent, ha ker buhan he dad a deuas adarre ar guelet dezhan. Neuze ec'h en em lakejont oll da veuli Doue muioget biscoaz, ha Tobias coz a lavaras: «me ho trugareka, Aotrou, Doue Israël, dre m'eo plijet ganeoc'h digass dimn ar boan o poa digasset, ha va farea brema, evit m'em bije c'hoaz an eur da velet va mab » Abenn seiz dervez goude, Sara a erruas ive gant he flac'het, ha gant ar vandennadou deñvet, ar c'hañvalet, hag an arc'hant a ioa bet roët dezhi evit he argoulou. Neuze e oue great

eul lein vraz; peb hini a drugarekeas adarre an Aotrou Doue, ha calounou an oll a zlide gant eur joa santel.

Da fin ar banket mab Tobias a lavaras d'he dad: «ha brema pennoz recoumpansi egiz ma'z eo dleet an den mad-se a zo bet ganeñ oc'h ober va beach? En he gompagnunez oun eat ha deuet en dro eb na ve c'hoarvezet droue ebet ganeñ; bet eo bet he unan o clask an arc'hant a vanke dioc'h Gabelus; great en deuz dinn caout eur pried dioc'h va doare, va divoallet en deuz rac ar pesk a roa prest d'am lonka, ha deoc'h-hu oc'h unan en deuz roet ar guelet. Petra a c'helfemp-ni kinnig dezhan hag a ve din euz ar pez en deuz great evidomp? En hano Doue, va zad, livirit dezhan kemeret an anter euz ar pez a zo deuet ganeomp.» Var gement-se an daou Dobias a c'halvas an eal a gostez, hag her pedas da gemeret ar pez m'oant en em glevet da ginnig dezhan. Neuze an eal a respountas: «trugarekait an Aotrou Doue dre ma'z eo bet trugarezuz en ho keñver. Ar beden, ar iun hag an aluzen a dal birroc'h eget an oll denzoriou euz an douar. Selaouit, Tobias coz: pa bedac'h en eur vouela, ha pa'z eac'h en noz da zebelia ar re varo, me a gasse ho peden betec tron an Aotrou Doue. Mes abalamour m'oac'h caret gant Doue, oa red o pije eur boan bennac da c'houzañv. Bogen, brema Doue en deuz va digasset evit ho parea; rac me eo Raphael, unan euz an elez a zo alo en ho za dirac tron an Aotrou Doue.» O clevet ar c'homzou-ze, an daou Dobias a oue spountet, hag en em strinkas var ho fenn d'an douar. Mes an eal a lavaras dezho: «ar peoc'h ra vezo ganeoc'h! N'o pezet aoun ebet! Doue eo en deuz va digasset d'ho caout, trugarekait anezhan ha canit he veuleudiou!» Ha var gement-se an eal ho c'huitas, ha n'her gueljont mui. Eviltho a jomas teir heur dioc'h-tu da veuli Doue, ho fenn harp en douar. — Beva a rejont c'hoaz pell, an eil hag egile anezho, ha bez'o devoue erfin ho daou eur maro mad ha santel.

---

## EIL LODENNIC

### ROUANTELEZ JUDA ADALEC AR BLOAZ 975 BETEC GINIVELEZ HOR ZALVER JESUS KRIST.

**68 Taol-lagad var ar pez a zo c'hoarvezet a vrasa epad an amzer-ze**

Varlerc'h ar roue Roboam, naontec prins euz a lignez David a bignas var dron Juda an eil goude egile betec ar bloaz 588 araoc donedigez hor zalver. Meur a hini euz ar brinset-se a oue rouanet fur, rouanet a zoujans Doue, rouanet hag a zelaoue comzou ar brophetet a zigasse Doue en ho amzer. Mes en ho zouez e oue ive rouanet fall, prinset hag en em daolas da adori an idolou, hag a lakeas ar bobl da gemeret scouer diouth o. Setu perac, er bloaz 606 araoc donedigez hor zalver, ar iuzevien a renk bnela, da genta, ha goudeze ar bobl oll, a oue casset e captivite da Vabilon, er bloaz 588, ne oa mui a rouantelez Juda.

Ar iuzevien a jomas dec vloaz ha tri-ugent e captivite e Babilon. Eno e teujont da anaout ho fec hejou ha d'en em greñvaat er feiz. Scleraat a rejont ive sperejou ar baianet, hag ho lakaat a rejont, dreist oll, da veza muioc'h-mui var c'hed euz eur zalver.

Abenn 70 vloaz ar iuzevien a c'hellas erfin distreï d'ho bro, (er bloaz 536 araoc donedigez hor zalver). Sevel a rejont a nevez kear Jerusalem hag an templ, ha neuze e vevchont e peoc'h epad 200 vloaz. Mes goude maro ar roue a Vacedoan, Alexandr-ar-braz (323), e oue greal brezel dezho adarre gant meur a enebour, betec ma teuas erfin eur prins ha n'oa ket euz ar vro, ar roue Herodes, da bignat var dron David. An amzer merket evit donedigez hor zalver a ioa neuze erruet.

## KENTA PENNAD.

*Rouantelez Juda betec captivite Babilon.*

### 69. Ar rouanet batec Ezechias.

Abia, mab da Roboam, a oue roue var he lerc'h. Eur prius oa ha ne lamme ket araoc he skeud pa veze hano da vrezelekaat; mes a bent all oa eun den difeiz. An hini a hignas var an tron en he c'houde a oue Asa. Hema a oue da genta eur roue euz ar re vella; gounit a reas zoken calz victoriou var enebourien ar vro; mes dont a reas ive erfin da ancounac haat an Aotrou Doue.

Ar roue Josaphat a oue guelloc'h eget au tri a ioa bet en he raoc. Reï a reas urs da ziscar an aoteriou savet en benor d'an idolou; henvel a reas da varnerien tud a zoujans Doue, ha cass a reas da gement kear a ioa er rouantelez doctoret evit kelen ar bobl var ar relijion. Evelse ive an Aotrou Doue a roas dezhan ar victor var he oll enebourien.

Joram, he vab, en em daolas adarre da adori an idolou, hag, ouspenn, e oue ive eur roue ciz ha digaloun. An hini a bignas var an tron en he c'houde, he hano Okozias, a oue ker fall hag heñ. Goude maro Okozias, Atbalia, he bried, eur vaouez fallaer mar deuz bet biscoaz, a renas epad seiz vloaz, hag a reas a bep seurt traou euzuz. Lakaat a reas d'ar maro kement hini a ioa euz a vouenn ar rouanet coz. Unan ebken, eur hugel iaouank, he hano Joas, a oue saveteet he vuez dezhan gant ar belec braz Joiada, hag a oue erfin lakeat var an tron. Keit ha ma vevas Joiada, Joas a oue eur prins fur; mes divezatoc'h e couezas ive er pec'het a idolatri.

Amasias, Ozias ha Joathan a oue rouanet var he lerc'h an eil goude egile. E meur a feson ar rouanet-se a ioa guelloc'h eget ar re a ioa bet en ho raoc. Coulsgoude ho c'haloun a ioa ive daou-anteret etre servich ar guir Doue ha servich an doueou faoz. Ozias, o caout re a fisians ennhan he unan, a falvezas dezhan oher ar pez ne zelle nemet oc'h ar veleien. O veza eat eun dervez

d'an templ e c'hoanteas kinnig he unan ezans d'an Aotrou Doue. Ar veleien a glaskas miret outhan eu eur lavaret: «O roue, n'e ket ho carg-c'hoan eo devi ezans dirac an Aotrou Doue. It achann, ha ne zaotrit ket al leac'h santel evelse.» Ar roue a reas drouc ennhan o clevet kement-se, hag a c'hourdrouzas sileper an ezansouer oc'h penn ar veleien. Mes kerkent e oue goloët gant al lorgnez, hag ar c'hleñvet-se a jomas stag outhan betec he varo.

## 70. Ar roue devot Ezechias.

Varlerc'h Akaz, mab da Joathan, ha roue fallacr ha difeiz, Ezechias a bignas var an tron. Ar prins-se a oue, evel David, eur roue hervez caloun an Aotrou Doue. Karza a reas an templ hag ar vro euz a gement tra en devoa servichet da henori an idolou. Evelse e tennas varnhan bennoz an Aotrou Doue, hag e roas eul lufr nevez da rouantelez Juda.

En he amzer, Sennacherib, roue an Assirii, a deuas gant eun arme vraz da glask kemeret Jerusalem. Ezechias a ieas d'an templ da bedi. Cass a reas ive beleien, guisket e caoñ, da gaout ar prophet Isaïas, evit ma pließhesse gant ar prophet-se goulenn sicour digant an Aotrou Doue. Ha setu, eun nozvez, eun eal a ziskennas euz an eñv, hag a lazas 185,000 Assirian; ar re all a gemeras an teac'h.

E tro ar mareou-ze Ezechias a gouezas clañv. Ar prophet Isaïas a deuas d'he gaout hag a lavaras dezhan: «Laknt urs e peb tra en ho ti; rac emaoc'h o vont da vervel.» Ezechias a oue spountet; coulsgoude ne gollas ket a fisians. Trei a reas he benn etrezec an templ, ha neuze e reas ar beden-ma en eur vouela: «Aotrou Doue, emezhan, o pet sonch em euz kerzet dirazoc'h, hag em euz great ato ar pez a blije deoc'h.» An Aotrou Doue a recoumpansas he fisians o reï dezhan c'hoaz pemzec vloaz buez; hag ar pemzec vloaz-se a oue ive pemzec vloaz a beoc'h hag a eurusdet evit ar rouantelez.

### 71. Ar rouanet diveza araoc captivite Babilon

Mab Ezechias, ar roue Manasses, ne gerzas ket var roudou he dad. Pec'hi a reas a enep an Aotrou Doue. lakaat a eure d'ar maro tud ha n'oa netra da damall dezho, ha sevel a reas a nevez aoteriou en henor d'an doueou faoz, en eun hevelep feson ma teuas ar bobl, en he amzer, da veza direolloc'h eget ar bajanet ho unan. Setu perac an Aotrou Doue a lakeas Manasses da goueza etre daouarn an Assirianet. Ar re-ma hen dalc'has e captivite, hag her c'hassas gantho da Vabilon. Eno Manasses a anavezas he faotou, a reas pinijen hag a c'houlennas pardoun ous Doue. An Aotrou Doue a zelaouas he beden, hag a zigassas anezhan adarre da Jerusalem.

He vab Ammon ne heulias nemet ar scouer fall en devoa roët he dad da genta, mes Josias, he vab bihan, a heulias ar scouer vad en doa roët he dad euz var fin he vuez. Ar roue Josias a oue aketuz da zervicha an Aotrou Doue; lamet a reas euz ar vro kement tra a c'helle digass da zonch euz an idolou, ha soursiuz e oue da lakaat celebri ar goueliou euz ar relijion egiz m'oa goure hemennet e lezen an Aotrou Doue. Ne oa nemet nao bloaz m'edo var an tron pa deuas ar maro dezhan. O veza m'oa mignoun da Zoue, Doue hen tennas abred euz ar bed-ma, evit na vije ket test euz a zismantr ar rouantelez.

Ar pevar roue a bignas var an tron en he c'houde, Joakaz, Joakim, Jekomas ha Sedecias, en em daolas adarre da adori an doueou faoz, hag erfin e couezas var rouantelez Juda ar voualen a ioa abaoue pell amzer dija o para aziout-hi, da lavaret eo, captivite Babilon.

### 72. Ar Brophetet.

En amzer rouanet Juda, adalec Roboam betec Sedecias, Doue a gargas tud, dibabet ganthan euz a douez ar re all, da brezeg ar binijen d'ar rouanet ha d'ar bobl, da ziscleria dezho he varnedigeziou, hag ive d'ho c'honzoli en eur lavaret dezho euz he berz e teuje ar Messias abarz

nemeur An dud-se eo a hanver prophetet, hag ar re vrudeta anezho, eb counta Elias hag Elisee, a oue, epad an amzer ma comzomp anezhi, Joël, Michee hag Isaias.

Tud paour ha dister hervez ar bed, ar brophetet-se a veve e doujans Doue. Mes sevel a reant ho mouez gant calz a nerz en hano an Doue-ze en doa roet dezho he speret, en eun hevelep feson ma teuo aliez ar rouanet hag ar bobl da veza gounezet gantho, ha da zistrei a greiz caloun ouz ho c'hrouer hag ho Mestr oll-c'halloudec Mes aliez ive siouas! an distro-ze ne bade ket pell, ha meur a brophet a oue zoken lakeat d'ar maro gant rouanet fallacret gant ar bobl difeiz Coulsgoude ho c'homzou o deveze hepret eur c'halloud bennac var galounou an dud just, hag a rea d'ar re-ma delc'her mad d'ar feiz ha beza ato var c'hed euz a zalver ar bed.

EIL PENNAD.

*Amzer captivite Babilon*

(Adalec ar bloaz 606 betec ar bloaz 536 araoc donediguez hor zalver.)

**73. Rouantelez Juda casset d'an traon.**

Goude maro ar roue Josias, Nabukodonosor, roue Babilon, a zaillas var Jerusalem gant eun arme, hag a gassas ganthan da Vabilon ar iuzevien a renk huela, hag eul loden euz ar c'hallrou sacr euz an templ. An dra-ma e erruas er bloaz 606 araoc donediguez hor zalver, hag heunez eo ar bloaz kenta euz a gaptivite Babilon.

Abenn tri bloaz goude, Nabukodonosor en em daolas adarre var Jerusalem gant he zoudardet. Kemeret a reas ar roue Jekonias, hag he gass a reas ganthan da Vabilon gant eul loden euz ar bobl ha calz a denzoriou. Sedecias a lakeas da roue e plas Jekonias. Mes Sedecias o veza en em zavet ive a enep Nabukodonosor, hema a zaillas var Jerusalem gant he arme evit an drede gueich, hag en dro-ma e cassas ganthan an oll iuzevien, coulz lavaret, hag e lakeas an tan e kear hag en templ. Ar roue Sede-

cias a oue llastret he zaoulagad dezhan en he benn, ha casset da Vabilon carget a chadennou. Evelse ez eas rouantelez Juda d'an traoñ er bloaz 588 araoc donedigez hor zalver.

En amzer-ze e veve ar prophet Jeremias. Pell a ioa dija m'en doa ar prophet-se disclériet e tie Jerusalem beza dismantret. Eun den oa hag a veve he unan, he galoun beuzet en eur mor a anken o sonjal er voualen spountuz a ioa prest da goueza var he vro. Eun dervez oa en em ziscouezet dirac ar bobl, eur jaden ganthan en dro d'he c'houzoug, evit rei da anaout d'he genvrois e pe stat e vijent lakeat abarz nemeur. Mes ar bobl ne reas van evit he glevet goapeat ha goal-gasset e oue gant an oll. Pa oue dismantret Jerusalem, e chomas eno da gonzoli an dud keiz ha reuzeudic en devoa roue Babilon lezet var he zlerc'h. Ne ehane da vouela var ar stat truezuz e pehini oa lakeat he vro ger, ha setu ama penaoz e comz er guerziou clemmuz en deuz savet var gement-se: «Siouas! emezhan, benchou Sion a zo e caoñ; rac den ne zeu mui dreizho d'ar gouelhou braz. Oll dorioù kear a zo pilet; ar veleien ne reont nemet hirvoudi, ne veler mui ar merc'hed iaouank gant ho dillad brao: eur beac'h-anken scrijuz a zo couezet var Jerusalem. Dre an doare anezhi e lavar da gement hini a dremen: evessait ouzinn ha guelit hag ez euz eur e blac'har heñvel ous va hini. Hag e gurionez ar re a dremen dre ar vro a jom mantret o velet e pe stat emaî; strakal a reont ho daouarn gant ho estlamm, ha clevet e vezont o lavaret en eur heja ho fenn: hag bounnez eo ar gear-ze ker caër gueich all, ar gear-ze eb he far a rea dudi ar bed oll?»

Coulsgoude ar iuzevien a reas pinijen e Babilon, hag a zistroas ous Doue euz a greiz ho c'haloun. Nabukodonosor a oue chentil ha damantuz en ho c'heñver. Mes eur c'heuz braz o doa ato d'ho bro muia caret ha da Jerusalem, ar gear-ze ker brudet gueich all. Setu ama penaoz e comzent entrezho var gement-se: «pa vezomp azezet ama var ribl steriou Babilon, n'eump ket evit miret

da vouela en eur zonjal ennoc'h, o Sion. Hon telennou or beuz lakeat a istribill ouz ar scourrou halec a zo hed ar stériou-ze. Hogen, ar re o deuz hon digasset gantho e captivite a lavar deomp cana: canit deomp, emezho, unan bennac euz ar c'hanaouennou-ze a ganac'h gueich all e Sion. Mes penaoz e c'helfempni, pell dioc'h hor bro evel m'emaomp, sevel hor mouez da gana hor c'hanaouennou santel? — O Jerusalem, ra zounno va breac'h ouzinn, mar teuan biken d'oc'h ancounac'haat! Ra stago va zeod ous va staon ma n'em euz ket a zonch ac'hanoc'h, ma ne lakan ket va brassa plijadur da zonjal ennoc'h!»

### 74. Daniel hag an tri den iaouank.

Etouez ar Iuzevien casset da Vabilon ez oa meur a zen iaouank euz a vouenn ar rouanet. Nabukodonosor a roas urs da joaz evit he zervich ar re anezhô o doa guella doare ha muia desceadurez, ha da rei dezho da zibri euz ar bouet a zebre he unan. Ar prophet Daniel hag he dri vignoun, Ananias, Misaël hag Azarias, a oue choazet gant ar re genta. Evel lezen ar Iuzevien a zifenne meur a seurt bouet, ar re-ma a bedas an hini a ioa lakeat da vestr varnezho d'ho lezel da veva divar louzou ha dour ebken. Mes an hini a ioa lakeat da vestr varnezho a respountas: «me'm euz aoun rac ar roue; mar cav ac'hanoc'h treutoc'h eget an dud iaouank all euz oc'h oad, e tamalfo dinn-me hag e coundaono ac'hanon d'ar maro.» Neuze Daniel a lavaras: «list ac'hanomp da ober an esse epad dec dervez, ha goudeze c'hou a rai ho polontez.» An hini a ioa lakeat da vestr varnho a assantas, hag abeun dec dervez Daniel hag he dri goumpagnoun o doa bravoc'h ha guelloc'h doare eget an dud iaouank all a zebre euz ar pez a zebre ar roue. Adalec neuze e ouent lezet da veva divar louzou ha dour ebken. Mes Doue a roas dezho eur furnez vraz; ha pa ouent casset dirac ar roue, hebeut amzer goude, Nabukodonosor, o veza comzet gantho, a velas dioc'htu n'o devoa ket ho far etouez an dud iaouank all evit ar furnez hag ar vouisiegez; ho delc'her a reas eta ganthan evit he zervich.

**75. Daniel a savete he buez d'ar c'hreg chast Suzanna.**

Suzanna a ioa eur c'hreg brudet dre he genet; hogen, he vertus a ioa c'hoaz brasoc'h d'he genet. Joakim, he fried, a ioa unan euz ar gaptivet a renk huela. Ar iuzevien all a ioa boaz d'en em zastum en he di, ha daou euz ar re gossa anezho a varne eno ar re ne vije ket dirouestl aoualc'h bo c'huden. An daou zen coz-se a ioa bet lakeat da varnerien abalamour m'o c'hemeret evit tud a benn ha tud a goustians; mes ne oant ket, siouas! Daou fallacr euz ar re voassa ne oant ken. — Joakim en devoa eul liorz e kichen he di, ha Suzanna a ioa boaz da vont di bemdez da ober eur bale, e mare cresteiz. An daou varner her gouie. Eun dervez eta ez ejont da guzet d'al liorz, ha pa erruas Suzanna eno hervez he c'hustum, ec'h en em ziscouezchont dirazhi, hag e falvezas dezho he lakaat da bec'hi ganto. Lavaret a rejont dezhi: «ma ne gounzantit ket, ni a damallo ac'hanoc'h hag a lavaro or beuz ho cavet ama o pec'hi gant eun all.» Suzanna a respountas en eur huanadi: «n euz fors e pe du dinn trei, nemet reuzeudic ne vinn: mar gran ar pez a fell deoc'h, setu me collet dirac Doue, ha ma n'her gran ket, ne c'hellinn ket en em denna euz a dre ho taouarn. Coulsgoude va joaz n'ema ket da ober, rac guell eo ganen cant mil gueich coueza dibec'h etre ho taouarn-c'hoaz eget pec'hi dirac an Aotrou Doue.» Ha kerkent e savas he mouez da c'hervel sicour. An daou zen coz a zavas ive ho hini, ha pa erruas tud an ti var al leac'h, e ouent digoustians aoualc'h evit tamall Suzanna e gaou.

Antronoz, an oll iuzevien cuz a gear o veza en em zastumet e ti Joakim, e oue galvet Suzanna dirac ar varnerien. Erruout a reas, he zud hag he c'herent tosta oc'h ober coumpagnunez dezhi, kement hini he anaie ne oa ket evit miret da vouela. Hogen, an daou libertin coz a lavaras ato o devoa he c'havet o pec'hi gant eun all. Credet e ouent, ha Suzanna a oue coundaonet d'ar maro. Neuze e lavaras a vouez huel: «o Doue a zo bet a ollviscoaz hag a vezo da viviken, c'houi a anavez an traou



cuzet, ha c'houi a c'hoar ervad o deuz douget eun desténi faoz em enep.» An Aotrou Doue a zelaouas he feden.

Epad m'edot oc'h he c'hass d'ar maro, Daniel, sclerijennet gant speret Doue, a zavas he vouez en eur lavaret: «evidon-me ne fell ket dinn caout perz en he maro; barnit anezhi eur veich c'hoaz, rac ar varnerien o deuz douget eun desténi faoz.» O clevet kement-se, ar bobl a zistroas var he giz. Daniel a zispartias neuze an daou varner an eil dioc'h egile, hag a c'houlennas digant ar c'henta anezho: «den fallacr, brema da bec'hejou a ia da goueza varnoud. Mar e peuz guelet Suzanna o pec'hi, lavar deomp dindan peseurt guezen az peuz he guelet.» — «Dindan eur vezen graoñ,» emezhan — «Gaouiad, eme Zaniel, da benn a baëo ar gaou az peuz lavaret!» Goude beza roët urs da gass hema a gostez, Daniel a lakeas digass egile dirazhan hag a c'houlennas outhan d'he dro: «dindan peseurt guezen az peuz-te

guelet ar c'hreg-se o pec'hi?» — «Dindan eur vezen hiun,» emezhan. — «Geier a leveres, eme Daniel, ha da benn a baëo ar geier-ze.»

Evelse an daou zen coz a iea an eil a enep egile en ho zesteniou. Ar bobl a anavezaz dre eno n'oa ket guir ar pez o devoa tamaliet da Zuzanna, hag a drugarekeas an Aotrou Doue pehini ne lez morse en abandoun ar re a laka ennhan ho oll fisians. An daou varner a oue lahezet, da lavaret eo, lazet a daoliou mein, hag adalec an deiz-se Daniel a oue doujet muioc'h-mui gant ar bobl.

**70. An tri den iaouank e fournez Babilon**

Nabukodonosor a lakeas ober eun idol aour, hag he zevel e beg eur peul huel. Goudeze e c'hourc'hemennas da gement den a ioa e carg en he rouantelez stoui betec an douar dirac an idol-ze evit he adori. An oll a zentas nemet Ananias, Misaël, hag Azarias. Daniel n'edo ket die eno neuze, rac, ma vije bet, en devije great evel he dri vignoun. Coulsgoude, tud Babilon, o velet ne felle ket d'an tri den iaouank-se adori an idol aour, a zougas clemm en ho enep dirac ar roue.

Ar roue, o clevet ar c'helou-ze, a ieas kement a zrouc ennhan ma roas urs da viri fourn ar palez seiz gueich goassoc'h eget ar c'hustum, ha da deuler ennhi ez veo, pa vije goret evelse, an tri den iaouank dizent. Ar pez en doa gourc'hemennet ar roue a oue great egiz m'en devoa lavaret. Mes eun eal a ziskennas er fourn gant an tri den iaouank hag a belleas dioutho ar flammou tan; hag ar flammou-ze, poulzet gant an eal er meaz euz ar fourn, a zevas hag a vougas ar re o doa taolet eharz Ananias, Misaël hag Azarias. Evit ar re-ma n'o devoue drouc ebet; an tan ne zevas nemet al liammou a ioa oc'h ho staga. E creiz ar fourn ez oa eun ezennic fresk ha c'houec, evel an hini a c'hoez en añv dioc'h an abardaëz, hag an tri den iaouank a gane eno gant eur vouez creñ meuleudiou an Aotrou Doue.

An tri den iaouank-se, chomet en tan eb beza devet, a verke ar verzerien-ze, her stank en amzer genta eus an

lius, ha n'o deveze ive drouc ebet, caër a vije ho zeuler e creiz ar flammou. Merka a reant, ouspenn, ar re a zalc'h ho ene neat diouc'h ar pec'het e creiz touellerez ha scouerjou fall ar bed.

Pa glevas ar roue petra a ioa c'hoarvezet, e teuas he unan da gichen ar fourn, hag o veza sellet ebarz, e oue spountet oll, hag e lavaras: «daoust ha n'e ket tri den, hag hi hammet, eo oi beuz-m taolet en tan? Brema me



vel pevar, hag hi distag hag eb drouc ebet, hag ar pevare anezho a zo heñvel ouz eun Doue.» Neuze e tosteas c'hoaz ous dor ar fourn, hag e lavaras: «deuit ama, servicherien an Doue oll-c'halloudec.» An tri den iaouank a deuas ractal er meaz, ha n'oa ket zoken var ho fenn eur vleven hag a vije bet rostet. Souezet gant ar burzud-se, Nabukodonosor a lavaras; «benniget ra vezo an Doue en deuz digasset he cal da zavetei he zervicherien! Ra vezo lakeat d'ar maro kement hini a voal-gomzo euz an Doue-ze; rac n'euz Doue all ebet hag en devije gellet ober eun hevelep burzud.» Ar roue a reas goudeze ar brassa stad euz an tri den iaouank.

### 77. Daniel hag ar roue Balthasar

Goude maro Nabukodonosor, Balthasar, he vab bihan, a bignas var dron Babilon. En eur goan vraz a roas d'an offiserien genta euz he balez ha d'he verc'het, ar roue a reas clask ar c'haliriou aour a ioa bet deuet gant he dad coz euz an templ a Jerusalem, hag a lakeas ar re a ioa oc'h he daol da eva gantho. Kerkent e oue guelet eun dorn, ha n'oa stag ous corf ebet, o scriva var moger ar zal eun nebeut geriou ha ne c'helle den ho lenn. Ar roue a oue spountet, hag a reas gervel Daniel evit guelet hag hen a c'helje reï dezhan da anaout petra verke al lizerennou estlammuz-se. Daniel a erruas hag a lavaras d'ar roue: «o roue, en em zavet oc'h hirio a enep roue an eñv oc'h ober goal uzach euz ar c'halirioù sacr. Setu perac ar Mestr oll-c'halloudec-se en deuz lakeat scriva var moger ho sal ar geriou-ma: *Mane, Thecel, Phares*. *Mane* a zinifi niver, da lavaret eo, Doue en deuz niveret an dervezioù ma thac'h ren ha setu ama an diveza anezho. *Thecel* a zinifi pouez, da lavaret eo, Doue en deuz pouezet ho meritou, hag en deuz ho c'havet re scañv. *Phares* a zinifi rann, da lavaret eo, ho rouantelez a vezo rannet etre ar Medet hag ar Perset.» Ar pez en devoa discleriet ar prophet Daniel a deuas da veza guir en noz-se zoken. Balthasar a oue lazet, hag ar Medet hag ar Perset a rannas he rouantelez entrezho.

### 78. Daniel hag idol Bel

Cirus, roue ar Perset, a deuas eb dale da veza mestr euz a oll rouaotelez Babilon. Ar roue-ze en devoa calz a respet evit Daniel, hag aliez e pede anezhan da zibri ouz he daol. Eun dervez e c'houlennas digant ar prophet. «perac eta ne adorit-hu ket Bel, doue ar vro-ma?» Daniel a respountas: «abalamour ne adoran nemet ar guir Doue, an Doue beo en deuz crouet an eñv hag an douar, hag a zo mestr var gement tra zo.» — «Ha c'houi zonch deoc'h, eme Cirus, Bel a zo eun doue ha n'euz ket a vuez ennhan? Dibri a ra bemdez daouzec sac'had

bleud ha daou-ugent penn-dañvad, hag eva a ra, ouspenn, c'houec'h podad gwin » Neuze Daniel a lavaras en eur vouzc'hoarzin : «o roue, ne lezit ket oher goab ac'hanoc'h evelse. Bel ne zebr na ne ev, rac ne d'eo nemet pri ha douar.» O clevel kement-se, Cirus a ieas eun drouc braz ennhan. Kemenn a reas ractal da veleien an idolou dont d'he gaout, hag e comzas outho evel-hen : «ma ne livirit ket dinn piou a zebr hag a ev ar pez a vez kinniget e sacrifis d'an doue Bel, me ho lakai oll d'ar maro. (Ar veleien-ze a ioa dec ha tri ugent anezho). Mes ma roït dinn da anaout sclear eo Bel he unan a zebr hag a ev ar pez a vez kinniget dezhan e sacrifis, neuze Daniel eo a vezo lakeat d'ar maro, abalamour m'en deuz goal-gomzet divar benn an doue-ze » — «O roue, eme Daniel kerkent, ra vezo great hervez m'o peuz lavaret!» Var gement-se Cirus hag heñ a ieas d'an templ, ha beleien an idolou a lavaras : «o roue, ni a jomo er meaz epad ma vioc'h o lakaat dirac Bel pe a dra da zebri ha da eva, goudeze e c'helloc'h serra an or oc'h unan, hag he ziella gant ho coualen a roue. Mar chom eun dra bennac a ziluc'h Bel abenn varc'hoaz vintin, ni a c'houlenn beza lakeat d'ar maro.» Great e oue evel ma c'hoantea ar veleien. Cirus a lakeas dirac Bel ar c'hig hag ar guin a veze kinniget d'an idol-ze e sacrifis. Neuze Daniel a lavaras digass dezhan ludu fin, hag a scuilas al ludu-ze dirac ar roue var oll bave an templ. Goudeze e oue serret an or ha siellet gant goualen ar roue.

Epad an noz, ar veleien a deuas d'an templ, hervez ho c'hustum, dre eun or-guz a ioa dindan taol ar sacrifis, ha kement tra a ioa bet lakeat var an daol-ze evit Bel a oue lipet gantho, ha gant ho gragez hag ho bugale.

Antronoz, Daniel hag ar roue a deuas d'an templ mintin mad. Gaoul a rejont merk ar ziel en he bez, ha selu hi da zigeri an or. Ar roue, o veza sellet var an daol, a lavaras ractal : «O Bel, c'houi zo eun doue braz, ha n'euz troidel ebet ennoc'h.» Mes Daniel a respountas en eur vouzc'hoarzin : «sellit-ta var ar pave ; roudou piou ar re-ma?» Cirus hag heñ a ieas neuze da furcha en dro

da daol ar sacrifis, ha ker buhan e cavchont an or-guz. Ar roue, o c'h anaout ar virionez, a reas eur gounnar direiz ennhan, hag a roas urs da lakaat d'ar maro oll veleien an idolou. Daniel a lakeas discar Bel ha pilat an templ.

### 79. Danial e foz al leounet.

Tud Babilon a adore ive eur zarpant braz. Eun dervez Cirus a lavaras da Zaniel: «ne leveroc'h ket da vihana n'e ket hennez eun doue beo?» Ha Daniel da respount: «o roue, mar kirit, me lazo ar zarpant-se eb cleze na baz ebet» — «Mad, eme Cirus, grit-ta, mar gellit.» Neuze Daniel a reas egiz pouloud gant peg, soa ha bleo lakeat da virvi en eun douez, hag a silapas ar pouloud-se e ginou ar zarpant; ar zarpant ho lonkas, mes mervel a reas gantho. War gement-se Daniel a lavaras: «guelit-ta peseurt doue a adorac'h!» Hogen, tud Babilon, o veza clevet ar c'helou-ze, en em zastumas en eur vanden, hag a deuas evelse da lavaret d'ar roue lakaat Daniel etre ho daouarn. Cirus a garie Daniel; coulsgoude, gant aoun rac ar bobl, e c'h assantas d'ar pez a c'houlennet diganthan. Ar bobl, deuet da veza mestr euz ar prophet, hen taolas e foz al leounet, el leac'h ma z oa seiz leoun leun a gounnar. Lezet oant bet eb tamm, evit ma lonkchent Daniel buhannoc'h aze. Mes ne rejont drouc ebet dezhan.

Abenn m'en devoue tremenet c'houec'h dervez er foz-se, Daniel a zavas naoun ganthan. D'ar mare-ze e veve e kichen al leac'h m'edo gueich all Jerusalem eur prophet all, he hano Habacuc. Eun dervez m'edo ar prophet-se o vont da gass ho mern d'he dud a ioa o vidi en he barkeier, eun eal a deuas da lavaret dezhan: «cassit ar pez a zo aze gueneoc'h da Zaniel a zo e foz al leounet e Babilon.» Mes Habacuc a respountas: «Aotrou, n'oun bet biscoaz e Babilon, ha ne anavezan ket ar foz ma comzit anezhi.» Neuze an eal a grogas e kern he benn, hag her c'hassas var bouez he vleo, ha ker buhan hag an avel, da foz al leounet e Babilon. Erruet eno,

Habacuc a c'halvas Daniel, en eur lavaret: «servicher Doue, setu ama al lein a zigass deoc'h an Aotrou Doue.» Daniel, leun a anaoudegez vad, a respountas: «Aotrou Doue, sonch o peuz bet ac hanon ha discouezet o peuz dinn sclear ne ancounac'hait morse ar re ho car.» Neuze e savas en he za da zibri, ha kerkent an eal a gassas adarre Habacuc d'al leac'h m'en devoa he gemeret.



D'ar seizvet dervez, Cirus he unan a deuas da foz al leounet, Daniel a ioa eno, azezet, dizoursi-meur, e creiz al loanet gouez. Ar roue, esttammet o velet kement all, a lavaras ractal: «na c'houi zo braz ha gallouduz, o Doue Daniel!» Neuze e lavaras d'ar prophet dont er meaz euz ar foz, hag e reas teuler ebarz en he blas ar re o devoa clasket he lakaat d'ar maro. Ar re-ma a oue ractal dispennet ha lonket gant al leounet. Goudeze Cirus a roas an urs-ma: «ra zeui an oll da zouja Doue Daniel; rac n'euz nemethan hag a c'houffe ober burzudou evel ar re or beuz guelet!»

Daniel, evel an tri den iaouank er fourn c'horet, a verke ar verzerien gristen, hag ive an oll guir gristenien e creiz poaniou ar vuez-ma. Daniel a deuas euz a foz al leonnet eb eaout droue ebet, evelse ive hor zalver Jesus-Krist a zavas euz ar bez leun a vuez. Evel Daniel a jomas gant ar iuzevien, he vreudeur, adalec ar penn kenta betec ar penn diveza euz a gaptivite Babilon, evelse ive hor zalver Jesus-Krist a jom gant he Ilis betec fin ar bed.

## TREDE PENNAD.

*Ar histor santel adalec captivite Babilon betec donedigez hor zalver*

(536 Vloaz araoc Jesus-Krist)

### 80. Distro ar iuzevien d'ho bro.

Pa oue tremenet an dec vloaz ha tri-ugent euz a gaptivite Babilon, Doue a lakeas eur zonch e speret Cirus, roue Pers ha roue Babilon var eun dro. Ar roue-ze a reas embann e kement corn a ioa en he rouantelez: «ar re a zo euz a vobl Doue n'o deuz nemet distreï da Jerusalem, ha sevel a nevez templ an Aotrou Doue.» Ouspenn daou-ugent mil euz ar iuzevien a zistroas ractal d'ho bro, Zorobabel, unan euz an dud a renk huela en ho zouez, a ioa oc'h ho ren. Cirus a roas dezho en dro ar c'halriou aour hag arc'hant a ioa bet digasset gant Nabukodonosor euz an templ a Jerusalem. Eun veich erruet en ho bro, ar iuzevien en em lakeas da genta da zevel eun aoter en henor d'an Aotrou Doue. An templ nevez ne c'hellas beza peur-achuet nemet abenn eur bloaz var-n-ugent goude. Mes ar re goz, o devoa guelet an templ all, ne reant nemet gouela hag hirvoudi abalamour an hini nevez a ioa pell dioc'h beza ker brao ha ker caer hag heñ.

Pevar ugent vloaz goude m'oa erruet Zorobabel e Jerusalem, ar belec santel Esdras a zastumas calz iuzevien a ioa chomet c'hoaz e Babilon, hag a zistroas ive gantho d'ar Judee. Esdras hag he vignoun santel Nehemias a boanias da ober d'ar bobl delc'her mad d'ar feiz, ha da

virel outhan d'en em gallara ha d'en em sclabeza dre ar pec'het. Eun deiz Nehemias a lavaras: « va breudeur, deomp da zevel a nevez kear ha mogeriou Jerusalem! » An oll a leas d'he heul, ha, peb hini a stagas d'al labour adalec ar belec braz betec an diwerra èn a ioa etouez ar bobl. Ar Samaritanel a glaskas ober an heg outho; mes caër o devoue, abenn daou zeivez hag anter-cant e oue peur-zavel mogeriou Jerusalem, kerc'houlz hag an doriou hag an touriou.

## 81. Ar brophetet goude ar gaptivite.

Jeremias, Daniel hag Ezechiel o devoa kelennet ar Iuzevien, ha dousseat ho foanion epad ar gaptivite, dre ar pez a zisclerient dezho a berz Doue. Goude m'oa distroët ar Iuzevien d'ho bro, e savas e boaz en ho zouez prophetet all, ha, dreist oll, Aggee ha Zakarias. Ar re-ma a roas calonn d'ar bobl da zevel a nevez an templ hag ar gear zantel, en eur gomz outhan evel-hen: « *An Hini m'ema an oll boblou var c'hed anezhan*, ar Roue hag ar Zalver, a deuio d'an templ nevez ha d'ar Jerusalem nevez-ma; rac-se an templ nevez-ma en devezo brassoc'h henor eget n en deuz bet biscoaz egile. »

An diveza euz ar brophetet, a zavas gueich all etouez ar Iuzevien, a oue Malachias. Ar prophet-se a veve var dro ar bloaz 400 araoc donedigez hor zalver, hag a roas da anaout e vije taolet a gostez ar sacrifisou coz, hag e vije lakeat en ho flas eur *sacrifis nevez ha ne c'helle ket beza eun oll guelloc'h evithan*.

Scridou ar brophetet-se, hag ar scridou all euz an testamant coz, a oue troët euz a iez ar langach an Hebreet e gregach var dro ar bloaz 300 araoc donedigez hor zalver. 72 den euz ar re zesketa euz ar vro a oue carget euz al labour-ze. Evelse ar baianet a c'hellas anaout ar Scritur santel, hag dreist oll ar pez a ioa merket enn-hi divar benn ar Messias, rac ar gregach a ioa eul langach hag a gomzet, d'ar mare-ze, en oll broiou euz ar bed, coulz lavarel.

E tro ar mareou-ze ive, eun den a zoujans Doue, he hano Jesus, mab da Zirak, a scrivas, gant sicour ar Speret-Santel, eul levr leun a gentelliou mad ha devot evit deski d'an dud hent ar gurr furnez hag ar zantelez. Al levr-ze eo an hini a c'halver levr an *Ecclesiastic*.

## 82. Esther.

Rouanet Pers a ioa chentil memebet e keñver ho zujidi. Setu perac oa chomet calz iuzevien e rouantelez Babilon. Euz an niver-ze e oue Esther. En amzer ar roue Assuerus houma a veve gant eun contr dezhi, hanvet Mardochee. Eun dervez ar roue he guelas, ha kement e plijas dezhan ma he c'hemeras evit pried. Hogen, Mardochee, ato nec'het divar benn an hini a garie evel he verc'h, en em zale he bemdez dirac dor ar palez. Heñ eo a deuas da c'houzout, eun deiz, ez oa daou offiser hag a ioa en em glevet evit lamet he vuez digant ar roue. Cass a reas ractal ar c'helou-ze da Esther, hag houma a roas da anaout d'ar roue ar pez a ioa bet kemennet dezhi. An daou offiser a oue coundaonet d'ar maro, hag ar pez a ioa c'hoarvezet a oue merket el levr ma verket ennhan ar pez a c'hoarveze a vrassa er rouantelez.

Nebeut amzer goude, Assuerus a roas ar garg huela euz he balez da eun den, hanvet Aman. Oll zervicherien ar roue a zonble penn ho glin dirac an den-ze hag hen henore evel eun doue, nemet Mardochee ebken n'her grea ket. Aman, o veza gouezet ne rea ket Mardochee evel ar re all, a ieas eun drouc braz ennhan. Evit gellout en em venji eassoc'h a-ze, e falvezas dezhan reï da gredi d'ar roue edo ar iuzevien, a ioa chomet e c'hoaz er rouantelez, prest d'en em zevel en he enep, hag e lakeas e speret he vestr rei urs d'ho laza oll, en eun hevelep deiz, gant ho gragez hag ho bugale, ha da gemeret ho danvez. Ar brud euz a gement-se o veza eat dre gear, ne oue clevet nemet keñv hag hirvoud etouez ar iuzevien. Mardochee a roas da anaout da Esther ar brud a ioa e kear, evit ma pledesse ganthi goulenn digant ar roue gras he fobl.



Mes bez ez oa eul lezen hag a zifenne, a zindan hoan a varo, mont da gaout ar roue eb beza bet galvet. N'euz fors: Esther a ra faë var al lezen-ze, ha setu hi, goude beza pedet stard an Aotrou Doue, oc'h en em lakaat en he c'haera, hag o vont evelse da gaout ar roue. Ar roue a ioa azezet var he dron, an aour hag ar perlez o lugerni en dro dezhan. Esther en em strinkas d'he dreid; mes, oc'h he velet o sellet du outhi, e semplas, kement a aoun e devoue. Neuze Assuerus a deuas he galoun da deneraat; disken a reas divar he dron evit cregi er rouanez, hag he scora a reas gant he zaou zorn evit he delc'her en he za, ken na deuas adarre ennhi he unan. Ha goudeze e lavaras dezhi: «n'o pezet ket a aoun, Esther; ne vioc'h ket lakeat d'ar maro; al lezen-ze n'e ket great evidoc'h. Livirit dimn-ta petra zo a nevez ganeoc'h?» Esther a respountas «c'hoant am euz o peffe ar vadelez da zont da leina ganeñ varc'hoaz, hag e teuffe Aman da ober coumpagnunez deoc'h.» — «Mad, eme ar roue, mont a rinn.»

Coulsgoude ar roue ne c'helle ket cousket epad an noz varlerc'h, ha setu heñ da lakaat lenn dezhan al levr e pehini e veze merket ar pez a c'hoarveze a vrassa er rouantelez. Pa errujot gant histor an daou offiser a ioa

en em glevet evit he laza, hag a vije deuet abenn euz ho zaol pa n'effe Mardochee, ar roue a c'houlennas : «peseurt recoumpans en deuz bet Mardochee evit ar vad-se en deuz great evidon?» — «Recoumpans ebet,» a respountas an offiserien a ioa eno. Neuze ar roue a reas gervel Aman hag a c'houlennas outhan : «petra dleer da ober da eun den hag en deuz c'hoant ar roue da garga a henor?» Aman a zonjas dioc'htu ne felle d'ar roue henori den all ebet nemethan; setu perac e respountas : «red e ve ober d'an den-ze guiska mantel ar roue, dougen he gurunen ha pignat var he varc'h, ha goudeze pourmen anezhan dre ruiou kear, ar c'henta euz a offiserien ar palez o ren ar marc'h gant he zorn, hag oc'h embann a vouez huel : setu aze peseurt stat a dleer da ober euz an hini en deuz c'hoant ar roue da henori.» — «Mad, eme ar roue, it buhan-ta da ober an dra-ze da Mardochee, a zo azezet aze dirac dor ar palez.» O clevet an urs-se, Aman a venne he galoun ranna en he greiz, kement a boan hag a vez en devoa o sonjal e vije Mardochee benoret en he blas, ha savet huelloc'h evithan dirac an oll. Red mad e oue dezhan coulsgoude senti ouz ar roue.

Etre daou e teuas ar mare da vont da leina gant ar rouanez, hag Aman a oue mall ganthan en em gaout eno. Hogen, ar roue a lavaras epad lein : «petra o peuz c'hoant da gaout diganeñ, Esther? Me roio deoc'h ar pez a geroc'h da c'houlenn, ha pa ve an anter euz va rouantelez e ve.» Esther a respountas : «o roue, mar em euz cavet gras dirac ho taoulagad, me ho ped da rei dinn va buez hag hini va fobl; rac va fobl ha me a zo coundaonet da vervel, hag a dle beza lazet eb truez na damant ebet.» — «Ha piou eta, eme ar roue, piou en deuz an hardisegez da ober kement all?» — «Piou? a respountas Esther; hon enebour touet eo Aman, an den fallacr a zo ama.» O clevet ar c'homzou-ze, Aman a oue spountet oll, ha ne grede ket digeri he c'hinou da lavaret eur ger. Var gement-se ar roue a zavas dioc'h taol, droue ennhan. Unan euz he offiserien a lavaras dezhan neuze : «e ti Aman ez euz eur groug huel-huel en devoa lakeat da

ober evit Mardochee.» — «Mad, eme ar roue, stagit Aman ouz ar groug se.»

Abarz fin an deiz-se, ar roue a roas da Mardochee ar garg en devoa Aman, hag ar zelans a varo douget gant hema a enep ar iuzevien a oue torret. An oll iuzevien a ioa c'hoaz e rouantelez Pers ha Babilon, a zrides ho c'haloun gant ar joa o clevet eun hevelep kelou, ha calz paianet a guiteas ho c'hredennou faoz evit heul ar gwir relijion.

Histor Esther, ar rouanez a zoujana Doue, a verke petra vije ar Verc'hez Vari, rouanez an eñvou. Al lezen a zifenne, a zindan boan a varo, mont da gaout ar roue eb beza bet galvet, a ioa great evit an oll nemet evit Esther ebken, evelse ive, hervez al lezen douget gant Doue, ar c'hadlar pe ar zoulladur euz a bec'het Adam a stag ouz he oll vugale kerkent ha ma vezont concevet, nemet ouz ene ar Verc'hez ebken n'e ket bet staget. Esther, gueich all, a obtenas gras evit he fobl condaonet d'ar maro, evelse ive ar Verc'hez Vari a obten dalc'h-mad digant Doue, dre he fedennou oll-c'halloudus, pardoun ha trugarez evit ar bec'herien. — Mardochee, pehini a daole kement a evez ouz a Esther hag a zaveteas he vuez d'ar roue, a verke sant Joseph. Sant Joseph en deuz ive saveteet he vuez d'ar mabic Jesus, o casa anezhan d'an Ejipt d'ar mare m'edo Herodes o clask hen lakaat d'ar maro, ha den n'en devoue ken nebeut kement a aket hag heñ evit teuler evez na erruje drouc ebet gant ar Verc'hez. Setu perac en deuz hrema ive en eñv ar renk huela goude ar Verc'hez Vari.

## 83. Judith

Doue a roas ive d'ar iuzevien a ioa distroët d'ho bro eur zicour burzuduz dre zaouarn eur vaouez. Holophernes, jeneral a Assiri, o veza deuet er vro gant eun arme vraz, en devoa dija kemeret calz keariou euz ar Judee, ha lezet e peb leac'h merkou euz he galoun criz ha didruez. Ne respete na sacr, na dizacr, ha kement tra a gave var he heut a veze ractal dismantret ganthan dre an tan hag ar c'hleze. Erruout a reas evelse dirac Bethulia. Hogen, er gear-ze ne oa na puns, na feunteun ebet, mes bez'ez oa eur c'han pe eur gorzen, hag a gasse

dour ennhi euz eur feunteun hag a ioa a zianvez kear. Kenta tra a reas Holophernes a oue lakaat troue ha ar c'hau pe ar gorzenn-ze, evit miret ous tud kear da gaout dour, hag evit gellout dont abenn anezho eassoc'h a-ze. Au dud keiz a velas dioc'htu neuze ne c'helient ket herzel pell, hag e renkchent en em rei ma ne deuje ket a zicour dezho abarz pemp dervez

D'ar mare-ze ez oa e Bethulia eun intañvez itouank, he hano Judith. Petra bennac ma'z oa pinvidic braz, ha ma n'oa ket eur vaouez all braoc'h evithi, e veve pell dioc'h trouz ar bed Ar binijen eo a garie. Clevet a reas coulsgoude e pe stat reuzeudic edo Bethulia, ha kerkent setu hi da vont da gaout ar pennou braz euz a gear, ha d'ho scandalat a zoare abalamour m o doa lavaret e renkchent en em rei ma ne deuje ket a zicour dezho abarz pemp dervez. « Petae, emezhi, merka evelse eun termen da drugarez an Aotrou Doue? Greomp pinijen hag an Aotrou Doue a roïo deomp ar victor var hon enebourien.» Ar pennou braz euz a gear a respountas: « guir a livirit; pedit eta evidomp, rac c'houi a zo eur vaouez santel » Neuze Judith en em dennas en he oratoi, hag eno ec'h en em stlinkas d'an daoulin, he fenn goloct a ludu, hag e pedas calounec an Aotrou Doue.

Doue a zelaouas he feden, hag a roas dezhi da anaout e pe feson e c'helje savetei he fobl. Sevel a reas eta en he za, ha, goude beza diviskei ar c'hourz-reun hag an dillad caoñ a zouge beptet, setu hi d'en em gempenn, da lakaat ouz he bleo louzou a c'houez-vad, d'en em ficha caëra ma c'helle, ha da vont evelse da gaout Holophernes, eur plac'h ebken oc'h ober coumpagnunez dezhi. Holophernes a reas dezhi eun digemer euz ar re vella, dre ma crede oa eur vaouez ha ne glaske nemet tec'het euz a douez ar iuzevien Rei a reas urs raetal d'he lezel da vont ha da zont dre ar c'hamp, p'e devije c'hoant Hogen, abenn pevar dervez goude, Holophernes a roas eur goan vraz d'an offiserien genta euz he arme, hag o veza evet re epad ar goan-ze, ec'h en em daolas var he vele hag ec'h en em roas da gousket. An offiserien a ioa bet



o coania gant ar jeneral en em dennas ive peb hini d'he delt, hag eb dale an oll a oue cousket ebarz er c'hamp. Neuze Judith en em zilas e kichen guele Holophernes, hag, o veza great goustadic ar beden-ma da Zoue: «va Doue, roït dinn brema an nerz a behini am euz ezom,» e tistagas cleze ar jeneral a ioa a zistribill ouz unan euz a bostou he vele, ha gant ar c'hleze-ze e tarc'hoas daou daol ganthan var he c'houzoug hag e troue has dezhan he benn. Reï a reas hema d'he flac'h a ioa chomet d'he gortoz e tal an or, en eur lavaret dezhi he lakaat er zac'h e devoa pourchasset evit kement-se, ha goudeze ez ejont ho diou etrezec Bethulia.

Pa errujont eno, Judith a c'halvas oll dud kear en dro dezhi, hag, en eur ziscouez dezho penn Holophernes, e lavaras: «trugarekaït an Aotrou Doue, n'en deuz ket lezet en abandoun ar re a lakea ho fisians ennhan, hag a zo plijet ganthan laza dre va dorn-me enebour he bobl. Ouspenn-ze, cargat en deuz he eal d'am divoal keit ha m'oun bet pell diouzoc'h, ha great en deuz dinn ar c'hras da zistreï en ho touez, va ene ken neat dioc'h ar pec'het

evel pa'm boa ho kuitaat.» Neuze an oll a drugarekeas an Aotrou Doue, hag Ozias, prins ar bobl, a lavaras da Judith : «o merc'h, c'houi zo benniget gant an Aotrou Doue dreist an oll gragez all euz an douar.» Ar iuzevien a zallas goudeze var an Assirianet en eur leusker iouc'hadennou braz. An Assirianet, o velet penn ho jeneral beuzet er goad, a gemeras oll an tec'h.

Neuze tud Bethulia a zavas ho mouez, oll a-unan, evit reï meuleudi da Judith, en eur lavaret : «c'houi eo gloar Jerusalem, c'houi eo joa Israël hag henor hon bobl-ni.» Goudeze e rejont eun dervez gouel evit trugarekaat Doue euz ar victor o devoa gounezet, ha Judith en em lakeas da gana eun ganaouen zantel evit meuli galloud an Aotrou Doue hag he vadelez e keñver he bobl. Ar brud euz an intañvez galonnec-se a reas buhan e kement corn a ioa er vro, ha pa varvas, en eun oad braz, ar bobl oll a zougas caoñ dezhi.

Judith, kerceulz hag Esther, a verke ar Verc'hez Vari. Ar Verc'hez Vari e deuz trec'het, dre he mab Jesus, an diaoul, enebour touet an den. Setu perac e deuz canet ive eur ganaouen a victor, ar *Magnificat*, hag euz bet lavaret dezhi gant an elez ha gant an dud oa benniget dreist an oll gragez all euz ar bed. Ni oll ive a livar d'ar Verc'hez Vari ar pez a lavaret guech all da Judith: «pedit evidomp, rac c'houi a zo eur vaouez santel.»

### 84. Merzerenti Eleazar.

Er bloaz 333 araoc donedigez hor zalver, Alexandr-ar-braz a gassas d'an traoñ rouantelez Pers. Ar Judea a ioa bet stag ouz ar rouantelez-se abaoue Cirus. Neuze e couezas a zindan galloud rouanet an Ejipt, ha goudeze etre daouarn ar rouanet a Siri. Unan euz ar re-ma, Antiokus be hano, prins criz ha digaloun, a reas goal vuez d'ar iuzevien abalamour d'ho relijion. Lakaat a reas teuler en tan al levriou santel, ha difen a eure, a zindan boan a varo, heul ar pez a ioa merket el lezen. Eleiz a iuzevien a nac'has ho feiz, mes eleiz a re all ive a zalc'has mad d'ho relijion, hag a oue guell gantho mervel eget mont a enep lezen Doue.

Euz an niver-ze e oue eun doctor euz al lezen, oajet a naontec vloaz ha pevar-ugent, he hano Eleazar. Pa falvezas da dud ar roue ober dezhan dibri euz ar c'hig a ioa difennet gant al lezen, e lavaras dioc'htu oa guell ganthan mervel eget ober eun dra countrol d'he goustians. Coulsgoude ar re ben anaie, gant damant d'he oad ha dre druez outhan, her pede hag hen aspede da ober an neuz ebken da zibri evit savetei he vuez. Mes Eleazar a zalc'has mad hag a respountas: «ne zere ket ouz eun den euz va oad-me ober an neuz evelse. An dud iaouank a c'helfe credi e ve deuet Eleazar goz da veza paian, ha d'en em lezet da veza touellet. Ouspenn-ze, petra dalvezfe dimi en em denna euz a-dre daouarn an dud? Ne c'helfen ket evit kement-se en em denna euz a-dre daouarn an Aotrou Doue. Setu perac eo guell ganeñ mervel calounec evit hon lezennou santel, evit deski d'an dud iaouank chom ato stard en ho feiz.» Kerkent e oue casset d'ar maro, ha leusker a reas he huanad diveza en eur lavaret: «o va Doue, gouzout a rit e c'houzañvan a galoun vad, abalamour ne zoujan nemedoc'h.»

### 85. Merzerenti ar seiz breur Makabee.

Antiokus a c'halvas ive dirazhan eur vamm hag e devoa seiz mab, hag a roas urs dezho da zibri euz ar c'hig difennet. Mes hi a lavaras n'her grajent ket; hag, evit ho lakaat da zenti, e ouent scoutjezet. Ar c'hossa euz ar vugale a lavaras neuze: «prest oump da vervel kent eget ober netra a enep lezen Doue.» O clevet ar c'homzou-ze, ar roue a reas drouc enn-han, hag a lavaras ober tan a zindan eur gaoter vraz. Goude-ze e reas trouc ha he deod, discroc'henna he benn ha trouc ha begou he dreid hag he zaouarn d'an hini en devoa comzet evetse; ha, pa oue tomm-scaot ar gaoter, e roas urs d'hen teuler ebarz evit he zevi ez veo. He vamm hag he vreudeur a ioa o sellet outhan, hag ar guel euz he verzerenti a roë muioc'h-mui a galoun dezho, hag ho takea da veza startoc'h-starta er feiz.

Pa oue maro ar mab cossa, e oue croget en cil, ' ha, goude ma oue discroc hennet ha disvlevet, e oue goulennet outhan ha dibri a raje euz ar c'hig a ginniget dezhan. Respount a reas grons n'her graje ket. Neuze e oue merzeriet evel he vreur. En eur vervel e lavaras c'hoaz d'ar roue: « prins fallacr, lamet a rit diganeomp buez ar bed-ma; mes roue an env hag an douar a roio deomp e plas ar vuez-ma eur vuez all hag a bado da viken. »



An trede a oue mall ganthan astenn he zaouarn d'ar bourreo en eur lavaret: « Doue eo en deuz roet dinn an izili-ma; espet am euz bo roio dinn adarre eun deiz a zeui. » Ar pevare, ar pempet hag ar c'houec'hvet a oue merzeriet evel an tri genta. Ken nebeut a van a reant evit beza bourrevet ma oue souezet ar roue, hag ar re a ioa en dro dezhan, o velet peger ealet oant ouz ar boan, ha gant pebez nerz-caloun e c'houzañvent ar maro.

Ne jome mui nemet ar zaouaaka. Ar roue a douas da hema var he le e lakaje anezhan da veza euruz ha pinvidic, hag her c'hemerje evit he vignoun, ma carje dilezel

relijion he dud coz. Mes ar paotr ne reas van evit he glevet. Neuze ar roue a bedas ar vamm da alia he mab da zenti outhan evit savetei he vuez. Ar vamm a dosteas eta ouz ar mab-se ne jome mui nemethan ganthi, hag a lavaras dezhan gant eur vouez tener: «Va c'hrouadur, emezhi, evessait ouz an env, an douar, hag ouz kement tra a zo ennho; sonjit eo Doue en deuz great a netra an traou-ze oll! N'o pezet eta aoun ebet rac ar bourreo-ma; mes discouezit ez oc'h din euz ho preudeur evit m'am bezo an eur d'ho cuelet eun deiz gantho er baradoz.» A veac'h oa ar c'homzou-ze ganthi peur-achuet, ma lavaras ar paotr a vouez huel: «O c'hortoz petra emaoc'h? N'e ket ous lezen ar roue eo e fell dinn senti, mes ous lezen Doue a zo bet roët deomp dre zaouarn Moizes. Evidoc'h-hu, o roue, a ra kement a voal vuez d'ar Iuzevien, bua-negez Doue a gavo ive he zro varnoc'h.» Ar roue a reas neuze en egar, hag a roas urs da vourrevi ar bugel-ze en eur feson crissoc'h c'hoaz eget m'oa bet bourrevet he vreudeur. Erfin ar vamm a oue lakeat ive d'ar maro evel he bugale.

### 86. Mathathias ha Judas Makabee.

En amzer-ze e veve er Judee eun den a galoun, he hano Mathathias, hag en devoa pemp mab. O veza clevet e pe stat reuzeudic ba truezuz oa lakeat he vro hag he gen-vrois gant ar roue Antiokus, e santas he c'hoad o virvi gant eur vuanegez santel, hag e lavaras: «An nep piou bennac a gar c'hoaz lezen Doue n'en deuz nemet dont d'am heul!» Neuze ec'h en em dennas var eur menez gant he vugale ha calz a Iuzevien all leun a zoujans Doue eveldhan, hag ac'hano e tiselerias brezel d'ar baïanet evit difen en ho enep he vro hag he relijion.

Mathathias o veza deuet da vervel, Judas, he vab, a gemeras he blas. Hema a oue hanvet Makabee abalamour n'oa den evit beza treac'h dezhan. Heñvel oa oc'h eul leoun pa veze o vrezelekaat. Gounit a reas evelse meur a victor var jeneralet Antiokus, ha lamet a reas euz a-dre

ho daouarn Jerusalem hag an templ. Al leac'h santel hag an aoter a ioa truez guelet e pe stat edont; ar geot a ioa savet hir el leac'h ma teue kent ar bobl da bedi Doue. Judas a lakeas netaat ha kempen an templ, ha goudeze e reas ober eur gouel braz evit trugarekaat Doue euz ar victor en devoa gounezet. An aoter a oue consacret a nevez e creiz ar c'hanaouennou a ioa hag an trouz euz ar benviachou muzic.



Antiokus a reas kement a gounnar ennhan pa glevas oa bet trec'het he jeneralet gant Judas Makabee, ma sonjas dont ractal da Jerusalem evit en em venji. Mes dorn Doue a ioa ouz he c'hedal var an hent. Coueza a reas euz he gar hag e oue goal-c'hlazet. Sevel a reas preñvet var he gorf hag e oue debret gantho ez veo: ar c'hig, dija brein, a zistage a dammou dioc'h he eskern, hag eur c'houez ker creñ a ioa gant he c'houhou ma'z oa eun donjer tostaat outhan ha ma na c'helle ket en em c'houzañv he unan. Neuze e teuas da zonch dezhan ez

oa eur mestr all brassoc'h evithan, hag ec'h en em lakeas da bedi Doue. Lavaret a reas zoken e raparje an drouc en devoa great, hag e roje da anaout dre ar bed oll galloud an Aotrou Doue. Mes ne rea ar promessaou-ze nemet gant aoun rac ar maro; setu perac an Aotrou Doue ne zelaouas ket he beden, ha ne zousseas ket he boan. Ar roue criz ha difeiz-se a varvas erfin evel eun den ha n'euz ket eun all ker reuzeudic hag hen,



e creiz ar poaniou ar re serijussa a c'houffet da zonjal. He vab a glaskas dont da veza adarre mestr euz ar Judee. Mes Judas hag ar iuzevien all a ioa ganthan a zavas ho monez varzu an eñv, ha setu hi d'ar vrezel leun a fisians e Doue. P'edont guir vella o c'h en em ganna oc'h enebourien ho bro hag ho relijion, e oue guelet o tisken euz an eñv en eun taol-count pemp den var varc'h, a bep a gabestr aour gantho o telc'her ho c'hezec. Daou anezho a deuas d'en em lakaat e kichen Judas Makabee, unan a bep tu, evit he zifenn gant ho armou, an tri all en em lakeas da vanna biron ha luc'het var

arme roue ar Siri. Tud an arme-ze, dallet gant an tan, a gouezas ractal d'an douar, pe a gemeras an teac'h. Pa'z ejot da gounta ar re varo, e veljot o devoa an enebourien collet en deiz-se ouspenn 20000 soudard var droad, ha 6000 soudard var varc'h.

Gant sicour Doue, Judas a c'hounezas c'hoaz meur a victor all var enebourien Israel. Eur veich evelato, petra bennac m'o devoa gounezet ar Iuzevien, oa chomet lumennou anezho var an dachen. Pa'z ejot antronoz da lena ho c'horfou, e oue cavet a zindan ho dillad traou hag a ioa deuet gantho euz a demplou ar baïanet. Hogen, al lezen a zifenne delc'her ar seurt traou-ze. Ar Iuzevien all a anavezas eta oa dorn Doue en devoa skoet an dud-se abalamour d'ho fec'het, ha setu perac ec'h en em lakejont dioc'htu da bedi evitho. Goudaze Judas a reas eur gest en he arme, hag a gassas 12000 pez arc'hant da Jerusalem, en eur c'hourc'hemenn ober pedennou ha kinnig sacrifisou da Zoue evit repoz da eneou ar re a ioa bet lazet; «rac, emezhan, eun dra vad ha santel eo pedi evit ar re a zo eat da anaoun, abalamour dezho da c'hellout en em zislea dirac Doue.»

**87. An amzeriou diveza araoc donedigez hor salver.**

Goude maro Judas, he vreudeur en em lakeas e penn ar bobl an eil goude egile, hag a c'hounezas ive victoriou braz. Mes ar re a deuas var ho lerc'h ne ouent ket heñvel outho: lakaat a rejont ar bobl, dre ar scouer fall a roent dezhan, da goueza en dizurs hag en direolamant. Evelato ar Iuzevien a anaveze bepret ar gwir Doue, mes n'her servichent mui a galoun ha gant carantez. An daou rummad-tud a zavas en ho zouez, ar Pharizianet hag ar Saduceanet, a beur-gollas ar bobl, en eur lamet euz he galoun kement pleg mad a c'helle beza chomet c'hoaz enni. Ar pharizianet o devoa doare da gaout calz a relijion, mes n'o devoa nemet an doare: en diabarz oant disheñvel-braz dioc'h ar pez ma'z oant a ziaïveaz. Ar saduceanet n'o devoa tamm feiz ebet, hag a rea faë var an oll gwirionezïou euz ar relijion.

En oll broiou all euz an douar ec'h adoret doueou faoz, hag e vevet e creiz an dizursiou ar re vezussa: calounou ar baianet a ioa brein-tuf gant ar pec'het vil. E kement corn a ioa er bed ez oa eta ezom braz euz ar Messias.

Peb tra a ioa prest evit he zonedigez. An diveza euz ar brophetet en devoa lavaret gant joa: «abarz nemeur ama e teui an Hini ,m o peuz kement a vall da velet o tont.» Ne vanke mui nemet eun dra, nemet ma vije deuet da vir ar pez en devoa lavaret Jacob d'he vab Juda. An dra-ze a erruas eb dale. Ar re a ioa e penn ar bobl, abaoue Judas hag he vreudeur, a veze ato e brezel an eil ouz egile. Betec ar breudeur ho unan en em dage hag en em laze aveichou. Evit lakaat ar peoc'h entrezho, e c'halvjont ar Roumenet, o devoa neuze eur c'halloud eb he far dre ar bed oll. Ar re-ma, eur veich digouezet er vro, a reas ho mistri, hag a lakeas da roue eun divroad, he hano Herodes. Brema eta n edo mui ar stur gant lignez Juda, ha setu deuet ar mare ma die beza digasset an Hini m'edot var c'hed anezhan abaoue kert all a amzer,

**hor Zalver Jesus-Krist,**

meulet ha benniget ra vezo da virviken!





# HISTOR AN TESTAMANT NEVEZ.

## KENTA LODEN

## HISTOR HOR ZALVER JESUS-KRIST.

### KENTA PENNAD

*Ginivelez ha bugaleach ar Mabic Jesus*

#### 1. Eun eal a deu da lavaret da Zakarias e vezo tad da s. Ian-Vadezour

En amzer ar roue Herodes, e veve e creiz menezíou ar Judee eur belec santel, he hano Zakarias. Ar belec-se en devoa evit pried eur vaouez a zoujans Doue eveldhan, hanvet Elizabeth. Coz oant dija ho daou, ha n'o devoa ket a vugale. Aliez coulsgoude o devoa pedet an Aotrou Doue da rei dezho eur mab, mes evit c'hoaz ho feden n'oa ket bet selaouet.

Hogen, dont a reas tro Zakarias da ober ar zervich var dro an templ a Jerusalem. Eun dervez eta m'edo el leac'h santel oc'h ezansi dirac an aoter, epad m'edo ar bobl o pedi er meaz, e oue spountet oll o velet, pa zonje nebeuta,

eun eal en he gichen, en tu deou d'an aoter. Mes an eal a lavaras dezhan: en'o pezet aoun ebet, Zakarias; ho peden a zo bet selaouet: ho pried Elizabeth e devezo eur mab da hebiou e rooc'h an hano a Iann. Ar mab-se a lakai ho caloun da zridal gant ar joa, hag he e hnuvelez a raio plijadur da galz a dud. Rac eun den santel e vezo, ha lakaat a rai eun niver braz euz a vugale Israël da zistrei ous Doue.» Mes Zakarias, o sonjal peger coz oa, hen hag he hried, en devoue beac'h o credi ar pez a lavaret dezhan. Neuze an eal a gomzas outhan evel-hen: «me eo an eal Gabriel a vez aio em za dirac tron an Aotrou Doue, hag am euz bet urs da zont da zigass deoc'h ar c'helou eürus-se. Mes abalamour n'o peuz ket bet a fisiaus aoualc'h em e homzou, c'houi a jomo mut brema ken na deui da veza gair ar pez am euz lavaret deoc'h.» Var gement-se an eal a zisparissas, hag adalec neuze Zakarias a deuas da veza mut.



**2. An eal Gabriel e zieken aderre euz an env de levaret d'ar Verc'hez Veri e vezo mamm da Jesus**

Abenn c'houec'h miz goude, an eal Gabriel a oue casset da Nazareth, kear vihan euz ar Galilee, da di eun verc'hez a ioa Mari he hano, hag a ziskenne euz a lignez ar roue David. Ar verc'hez-se a ioa paour a vadou an douar, mes puividic-braz oa dirac Doue abalamour d'he zantelez. Dimezet oa da eun den a zoujans Doue, hanvet Joseph. Hema a ioa eur c'halvez paour, hag a ziskenne ive euz a ligncz

David; Eun dervez m'edo ar Verc hez Vari o pedi he unan en he c hambr, an eal Gabriel en em ziscouezas dirazhi, en eur lavaret. «me bo salud, o c'houi a zo leun a c'hras; an Aotrou Doue a zo ganeoc'h; benniget oc'h dreist an oll gragez.» Ar Verc hez a oue nec'het o clevet ar c'homzou-ze, ha ne c'houfe ket petra da zonjal var gement-se. Mes an eal a lavaras dezhi: «n'o pezet aoun ebet, Mari; rac cavet oc'h euz gras dirac an Aotrou Doue. Dont a ran da lavaret deoc'h e concevoc'h



hag e lakeoc'h er bed eur mab da behini e rooc'h an hano a Jesus. Ar mab-se n'en devezo ket he bar, ha galvet e vezo mab an Hini a zo dreist peb tra. An Aotrou Doue a roio dezhan tron David, he dad, ha ren a raio da virviken e ti Jacob.» Neuze Mari a lavaras d'an eal: «pe-vaoz e c'hello an dra-ze dont da vir? Rac me na vevan gant va fried nemet evel eur c hoar gant he breur.» Hag an eal a respountas: «ar Speret-Santel a ziskenno var-noc'h, hag an Hini a zo dreist peb tra a c'holoïo ac'hanoc'h gant ar skeud euz he c'halloud. Setu perac ar frouez santel a lakeoc'h er bed a vezo galvet Mab Doue. Setu Elizabeth, ho kiniterv, e deuz ive, hag hi coz dija, concevet eur mab hag a deui er bed abenn tri miz ama; rac n'ez euz netra dreist oll-galloud Doue.» Mari a lavaras neuze erfin: «ne zervichan ken mestr nemet Doue, ra vezo great eta he volontez e keñver he zervicherez.» Var gement-se an eal a zisparissas

En eul levr euz an testamant coz oa merket e vije ene ar Verc'hez caër ha flamm a bep hent. Mari a zo eta ar scouer euz an oll vertuziou. Dre ma'z eo mamm d'hor zalver, eo deuet ive da veza hor mamm-ni. Hor ganet e deuz d'ar vuez eüruz euz ar bed all, e leac'h Eva n'e devoa roët deomp nemet ar vuez poaniuz euz ar bed-ma. Euz ar Verc'hez Vari eo e comze an Aotrou Doue d'hon tud kenta, pa lavare dezho e the ar vaouez flastra he benn d'ar zarpant.

### 3 Mari a ia da velet Elizabeth.

Goude m oa eat an eal kuit, Mari a ieas ractal a-dreuz ar meneziou da velet he c'hiniterv Elizabeth. Houma, kerkent ha m he c'hlevas o tont en he zi, a lavaras a vouez huel : (ar Speret-Santel eo he lakea da gomz evelse) : « benniget oc'h dreist an oll gragez, ha benniget eo ar frouez a zougit. Euz a beleac'h e teu dinn-me an henor hag an eur-vad-ma, ma plij gant mamm va Doue dont d'am guelet ? Na c'houi zo euruz da veza credet e teui da vir ar pez a zo bet disclериet deoc'h a berz Doue ! » Neuze Mari a lavaras d'he zro, (ar pez a zo ama varlerc'h eo ar *Magnificat* e brezounec) « va ene a ro gloar ha meuleudi da Zoue, ha va c'haloun a zrid gant ar joa o sonjal er pez en deuz great em e'heñver va Doue ha va zalver. Rac, pegen dister bennac ma'z oun, eo plijet ganthan sellet ouz he zervicherez, ha setu haviziken an oll boblou euz an douar am galvo eüruz. Ia,

an hini a zo oll-c'halloudec hag oll-zantel en deuz great traou burzuduz em c'heñver. Evelse en deuz roet a bep amzer merkou euz he drugarez d'ar re a veve en he zoujans. Meur a veich en deuz discouezet an nerz euz he zivreac'h, ha casset da netra sonjou an dud ourgouilluz. Discaret en deuz divar ho zron ar re a ioa braz ho galloud, hag ar re n'o doa doare a netra en deuz savet huel. Carget en deuz a vadou ar re a ioa o tua gant an naoun, hag ar re o devoa danvez eleiz en deuz lakeat var ar zeac'h. Kemeret en deuz erfin truez ouz Israel, he zervicher, hervez ar bromessa trugarezuz en doa great gueic'h all da Abraham ha d'he vugale a rumm da rumm.»

Mari a jomas var dro tri miz e ti Elizabeth, ha goudeze e tistroas d'he c'hear, da Nazareth.

#### 4. Ganivelez S. Ian Vadezour

Pa oue deuet an termen, Zakarias hag Elizabeth o devoue ar mab a ioa bet lavaret dezho o devije. Ho c'herent hag ho amezeien a gemere perz en ho joa, hag o devoa c'hoant e vije roët d'ar bugel hano he dad. Mes Elizabeth ne felle ket dezhi, hag a lavare ato: «nan, nan, Ian a vezo he hano.» — «Mes, eme ar re all, n'euz nicun euz ho kerent hag a zougfe eun hevelep hano.» Neuze e oue goulennet oc'h Zakarias peseurt hano en doa c'hoant a vije roët d'he vab. Zakarias a ioa ato mut; mes ober a reas sin da zigass dezhan eun tamm sclent, hag e scrivas var c'horre an tamm sclent-se: «Ian eo he hano.» Kerkent e c'hellas manea he deod kercoulz ha biscoaz, hag e tenas ar prezec dezhan adarre. An oll a oue estlammet o velet kement all, hag a lavaras: «petra deui eta ar bugel-ze da veza? Anad eo ema dorn Doue varnezhan.» Neuze Zakarias, he ene leun euz a sclerijen ar Speret-Santel, a lavaras: «benniget ra vezo an Aotrou, Doue Israël, abalamour m'eo plijet ganthan dont da velet ha da brena he bobl, hervez ar bromessa en deuz great meur a veich dre c'hinou ar brophetet!» Goudeze e comzas evel-hen ouz he vab: «ha c houi, va mab, emezhan,

c'hou a vezo galvet prophet an Hini a zo dreist peb tra; rac kerzet a reoc'h araoc an Aotrou Doue evit dressa ha compeza an henchou dirazhan, hag evit deski d'he bobl an tu da veza salvet ha da obten ar pardoun euz he bec'hejou.» Ar brud euz ar burzudou-ze a reas dre oll veneziou ar Judee, ha kement hini a gleve hano anezho ho gorroe gant respet e goueled he galoun. Coulsgoude ar bugel a greske en oad, ha, dre ma creske he gorf, e creske ive he speret hag he furnez. En em denna a reas abred en eul leac'h gouez ha distro, ha chom a reas eno ken na deuas ar mare evithan d'en em lakaat da brezeg ar binijen d'ar bobl a Israël.

Ar prophet Malachias en devoa roët da anaout a betra e vije carget S. Ian Vadezour, p'en devoa lavaret a berz Doue: *«me gasso va eal da zressa an hent dirazon».*

### 5. Ginivelez hor zalver Jesus-Krist.

4000 bloaz goude m'oa bet crouët Adam.

Doue a roas ive da anaout da S. Joseph petra a ioa c'hoarvezet gant ar Verc'hez Vari. Eun eal a deuas d'he gaout hag a lavaras dezhan: «Joseph, mab da Zavid, n'o pezet ket aoun o tel'c her Mari ganeoc'h. Dre vertus ar Speret-Santel eo e deuet da veza mamm. Reï a reoc'h d'he mab an hano a Jesus, ar pez a zinifi salver; rac hen eo a zavetaio ar bobl a Israël, hag a lamo divarnhan ar beac'h euz he bec'hejou.»

Neheut amzer goude, an impalaer August a falvezas dezhan gouzout pet den a ioa en he rouantelez. Reï a reas eta urs d'he oll zujidi da vont da lakaat ho hano var ar rollou a vije digoret evit kement-se ebarz er c'heariou. Mes peb hini a renke mont da lakaat he hano d'ar gear a behini, pe, divar dro pehini oa deuet ar vouenn anezhan. Joseph ha Mari, o veza euz a lignez David, a dlie eta dont da Vethleem da lakaat ho hano, rac e Bethleem eo e oa ganet ar roue David. Hogen, kement a dud a ioa dija digouezet er gear-ze, pa erruas ennhi Joseph ha Mari, ma ne gavas ar re-ma plas ebet en hostaliriou. Redi e oue dezho mont da loja en eur c'hraou diapar, e kichen

kear. Er c'hraou-ze, e creiz an noz, eo e leuas er bed hor zalver Jesus-Krist, gwir Vab Doue ha Mari, mamm ha guerc'hez, he c'haloun o tridal gant eur joa zantel, a vailluras he mab hag hen lakeas da c'hourvez var ar c'holo.

Deuet oa da vir ar pez en devoa lavaret ar prophet Michee: «ha te, Bethleem, emezhan, te eo, evit gwir, ar vihanna euz a gearou Juda, mes ac hanoud-te eo e teuio salver Israël, an Hini a zo ganet en env a oll-viscoaz.» Jesus n'en deuz evit guele nemet ar c'holo, Moizes, pehini a verke gueich all hor zalver Jesus-Krist, a voa bet lakeat ive da c'hourvez en eur baner etouez ar c'horz.

## 6 Ar Bastoret o tont d'ar c'hraou.

Epad an noz euruz-se ma c'hanas hor zalver Jesus-Krist, ez oa pastoret o tivoal ho loanet var ar meaz, tost da Vethleem. Ha setu, e creiz an noz, eun eal d'en em ziscouez e kichen ar bastoret-ze, hag eur sclerijen gaër o

para en dro dezho. Hag hi da gemeret aoun ken na grenent. Mes an eal a lavaras dezho: «n'o pezet aoun ebet; rac dont a ran da zigass deoc'h eur c'helou a joa. ganet ez euz evidoc'h hirio eur zalver e kear David. Ha setu ama penaoz ec'h anavezoc'h anezhan: caout a

peoc'h eur bugel mailluret ha gourvezet en eur c'hraou.» Kerkent eur maread elez all a unissas ho mouezioù gant hini an eal-ma, evit meuli Doue, en eur lavaret: «gloar da Zoue e barr an envou, ha peoc'h var an douar d'an dud a volontez vad!»

Pa oue eat an elez kuit, ar bastoret a lavaras an eil d'egile: «deomp da Vethleem da velet ar pez zo c'hoarvezet eno a nevez, hervez ar c'helou digasset deomp gant an Aotrou Doue.» Mont a rejont eta d'ar c'hraou, tiz varnho, hag e cavchont ar Mabic Jesus gourvezet var ar c'holo.



Counta a rejont da Vari ha da Joseph ar pez o doa clevet divar benn ar bugel-ze, ha, goude beza he adoret gant an devotion an tenerra, e tistrojont d'ar gear en eur rei gloar ha meuleudi da Zoue.

Eiz dervez goude, e oue circonciset ar bugel, hag e oue roët dezhan an hano a Jesus.

### 7 An tri roue euz ar zao-heol

Goude ela m'oa ganet Jesus e Bethleem, prinsel euz a gostez ar zao-heol a erruas e Jerusalem en eur lavaret : « e peleac'h ema ar roue zo nevez ganet d'ar iuzevien ? Rac guelet or beuz he stereden e costez ar zao-heol, ha racial oump deuet d'he adori. » O veza clevet menec a gement-se, ar roue Herodes a oue nec'het-braz, ha lud Jerusalem ken nec'het hag heñ. Herodes a e halvas d'he balez prinset ar veleien hag an doctoret euz al lezen, evit goulenn digantho e peleac'h e tlie genel ar C'hrist pe ar



Messias. N'o devoue nemet eur vouez evit respount e tlie genel e Bethleem, var douar Juda. « Rac, emezho, scrivet eo e levr ar prophet Michee : ha c'houi, Bethleem, douar Juda, n'e ket c'houi eo an disterra euz a geariou Juda ; rac ac'hanoc'h-hu eo e teuio an hini a die ren Israël, va fobl. »

Neuze Herodes a gassas dre guz kemennadurez d'an

tri roue euz ar zao-heol da zont d'he gaout, hag a lavaras dezho : « it ha claskit mad ar bugel-ze, ha p'o pezo he gavet, deuit d'hel lavaret dinn evit ma'z inn ive d'he adori. » Setu eta an tri brins divroad o vont adarre en hent, ha kerkent ar stereden o doa guelet e coslez ar zao-heol en em lakeas da gerzet adarre en ho raoc, ken na jomas a za azioc'h ar c'hraou el leac'h m'edo ar c'hrouadur a glaskent. An tri roue, o veza eat er c'hraou-ze, a gavas eno ar Mabic Jesus gant ar Verc'hez Vari, he vamm, ha gant S. Joseph. En em strinka a rejont ractal d'an douar evit he adori. Goudeze e tispakjont an traou a briz a ioa deuet gantho euz ho bro, hag e rejont dezhan aour, ezans ha mirrh, evit discouez hen anaient evit ho roue, ho Doue hag ho zalver.

En noz varlerc'h e oue kemennet dezho, a berz Doue, arabad oa mont mui da gaout Herodes ; kemeret a rejont eta eun hent all evit distreï d'ho bro.

Rouanet a ziaveaz-bro a ioa deuet ive gueich all da velet Salomon, hag o doa ive kinniget dezhan traou caër evit he henori, ha discouez ar stat a reant anezhan. An henor ze great d'ar roue Salomon gueich all a ioa eun merk euz an hini a dlie beza great d'hor zalver Jesus-Krist. — Eur stereden hor c'hass, ni ive, betec Jesus. Ar stereden ze eo ar sclerijen euz ar c'hras a deu da scleraat hor sperejou ha da domma hor c'halounou. Ar stereden-ze eo c'hoaz comzou Doue, prezeget deomp gant ar guir Ilis.

### 8. Ar Mabic Jesus casset d'an templ.

Daou-ugent dervez goude m'oa ganet hor zalver Jesus-Krist, Mari ha Joseph her c'hassas d'an templ evit he ginnig da Zoue, hag evit reï evithan ar prof a dlie ar beorien da reï hervez al lezen, da lavaret eo, eur c'houhlad turzunellet.

Bez ez oa neuzë e Jerusalem eun den a zoujans Doue, he hano Simeon. An den-ze a ioa ato var c'hed euz a zonedigez hor zalver, rac ar Speret-Santel en doa roet dezhan da anaout en devije an eur da velet ar Messias abarz mervel. P'edo eta Mari ha Joseph oc'h erruout en templ gant ar Mabic Jesus, Simeon a ioa eno ; ha kerkent, he speret sclerijennet gant ar Speret-Santel, e kemeras



ar bugel euz a-dre ho daouarn hag her briatas gant carantez. Ha goudeze e trugarekeas Doue, en eur lavaret, « brema, o va Doue, e c'hell ho servicher mervel e peoc'h, p'en deuz bet an eur da velet ar zalver o peuz digasset var an douar evit beza sclerijen ar boblou paian ha gloar ar bobl a Israel » Simeon a roas ive he vennoz da Joseph ha da Vari, hag a lavaras d'ar Werc'hez : « ar hugel-ma a vezo kiriec da galz a dud d'en em goll dre ho dallentez, mes rei a raïo ive tro da galz a re all da zistreï ous Doue ha d'en em zavetei. En despet d'ar burzudou a raï, eleiz a enebourien a zavo en he enep, ha c'hour oc'h unan a vezo treuzet ho caloun gant eur c'hleze a c'hlac'har. »

D'ar mare-ze, ez oa ive e Jerusalem eun intañvez santel, he hano Anna. An intañvez-se a ioa oajet a bevar bloaz ha pevar-ugent, ha ne denne penn euz an templ. Na noz, na deiz, ne eliane da bedi, hag ouspenn-ze e iune bemdez. Ar vaouez-se a erruas ive var al leac'h p'edo Mari ha Joseph o tigass ar Mabic Jesus d'an templ. Ractal ec'h anavezas evit he zalver ar bugel a zougent,

ha goudeze e comze anezhan da gement hini a ioa var e hed euz a zonedigez ar Messias

### 9. Ar Mabic Jesus casset d'an Ejipt.

Herodes, o velet ne zistroe ket d'he gaout an tri roue euz ar zao-heol, a ieas eun drouc braz ennhan, hag a roas urs da laza an oll vugale vihan a ioa e Bethleem ha tro var dro betec an oad a zaou vloaz. Sonjal a rea e c'helje evelse lamet he vuez digant ar Mabic Jesus. Mes eun eal a deuas da gaout Joseph hag a lavaras dezhan dre he gousk « savit, kemerit ar bugel hag he vamm, ha te-c'hit gantho d'an Ejipt; ha chomit eno ken na livirinn deoc'h. Rac Herodes a zo o clask ar bugel evit hel lakaat d'ar maro.» Joseph a zentas



eh lavaret ger: kemeret a reas ar bugel hag he vamm fenoz, hag ec'h en em dennas gantho en Ejipt.

Kerkent a teuas hourrevien Herodes da Vethleem. Diframma a rejont ar vugaligou vihan euz a-dre daouarn ho mammou, bag ho laza a reant eh damant ebet d'ho oad. E kement corn a ioa er vro ne glevet nemet hirvoud ha goëlvan. Abenn eur bloaz bennac goude, Herodes a varvas ive e creiz poaniou ker braz ma z oa eur scrij hag eun euz he velet. Neuze eun eal a deuas adarre da gaout Joseph, hag a lavaras dezhan: «savit, kemerit ar bugel hag he vamm, ha distroït da vro Israël; rac maro eo

brema ar re a glaske lamet he vuez digant ar bugel.» Joseph a zavas, a gemeras ar bugel hag he vamm, hag a zistroas gantho da vro Israel, e peleac'h ez eas da jom da gear Nazareth, e Galilee.

Ar Mabic Jesus, salver ar bed oll, a zo saveteet dre virakl. Evelse ive Moizes, salver ar bobl a Israel guechall, a ioa bet saveteet he vuez dezhan en eur feson burzuduz ebarz en Egypt.

## 10. Ar Mabic Jesus en templ

Mari ha Joseph a iea bep bloaz da Jerusalem da c'houelhou Pask. Ar mabic Jesus a ieas gantho d'an oad a zaouzec vloaz. Da fin ar gouelhou, Mari ha Joseph a zistroas d'ar gear; mes ar Mabic Jesus a jomas e Jerusalem eb gouzout dare dezho. Credi a reant edo gant unan bennac euz ho c'houmpagnunez, ha dija o devoa great eun dervez bale pa remerkjont n'edo ket. Neuze ec'h en em lakejont da c'houlenn hano anezhan digant ho c'herent hag ho anaoudeien, hag, o veza ne glevent menec ebet, e teujont var ho c'hiz da Jerusalem, ho speret nec'het braz. Goude beza he glasket, epad tri dervez, e kement corn a ioa e kear, e cavchont anezhan erfin ebarz en templ. Edo eno, azezet e creiz an doctoret, oc'h ho zelaou hag oc'h ober ive goulennou dezho. Kement hini her c'hleve a ioa souezet o velet he skiant hag he furnez. He vamm a lavaras dezhan neuze: «va mab, perac o peuz great kement all deomp? Ho tad ha me a ioa nec'het-maro o clask ac'hanoc'h.» Mes Jesus a respountas



gant eur vouez dous: «perac clask ac hanoun? Ha ne c houïac'h-hu ket e tlean impija va amzer er pez a zell ouz va Zad pehini zo en eñv?» Evelato distrei a reas doc'htu goudeze da Nazareth gant ar Verc'hez Vari ha S. Joseph. Eno e sente ouz ar re-ma, hag e creske bemdez en oad, e furnez hag e gras dirac Doue ha dirac an dud.

O tenier evez ouz ar pez a lavare an doctoret en tempi, ar Mabic Jesus en deuz roët d'an dud iaouank eur scouer euz ar re gaera.

EIL PENNAD.

*Jesus-Krist oc'h en em ziscouez d'ar bed.*

**II. Ian Vadezour o prezec, hag o vadezi.**

Jesus, guir Vab Doue, en devoa bevet var dro tregont vloaz e Nazareth, eb beza anavezet evit ar pez ma'z oa. Tostaat a rea ar mare ma tlie en em ziscouez d'ar bed hag en em roï da anaout evit ar Messias. Setu perac an

Aotrou Doue a roas urs da Ian, a ioa ato o veva en eul leac'h gouez ha distro, da zont da brezec ar binijen d'ar bobl a Israël, evit hel lakaat e stat da zigemeret he zalver evel ma z oa dleet. Ian-Vadezour a zentas ous mouez an Aotrou Doue, hag a deuas ractal da brezec var dro ster ar Jourden. N'en devoa ken dillad nemet eur zaë hir great gant bleo cañval, hag eur c'houriz ler en dro d'he ziou groazel;



ha ne zebre nemet killeien-raden, hag ar mel a gave er guez cleuz e creiz ar c'hoajou. Hogen, sevel a rea he vouez en eur lavaret: «grit pinijen; rac ema erru rouantelez an eñv.» Euz a Jerusalem hag euz a gement corn a ioa er Judee e tirede tud d'he gaout en eur anzao ho fec'hejou. Ian ho badeze oll e dour ar Jourden. Calz Phariziänet ha Saduceanet a deuas ive d'he zelaou. Ian a gomzas rust outho: «tud savet divar aëret-viber, emezhan, piou en deuz desket deoc'h tec'het araoc buanegez Doue, ha caout aoun rac he varnedigez? Grit eta eun binijen vad, ha ne d'it ket da lavaret: ni zo bugale da Abraham. Rac me lavar deoc'h: Doue a c'hell, pa garo, lakaat bugale da Abraham da zevel euz ar vein a zo ama. Divoallit! Dremm ar vouc'hal a zo dija var griziou ar vezen. Kement guezen ne zougo ket a frouez mad a vezo trouc'het ha stlapet en tan.»

Ian-Vadezour a brezege gant kement a nerz ma sonje da veur a hini oa heñ ar Messias. Mes he unan e lavaras n'oa ket: «nan, emezhan, n'e ket me eo ar C'hrist. Mes



bez' ez euz en ho touez eun all hag a zo galloudussoc'h evidon, eun all ha n'oun ket din, me, da zilassa dezhan he voutou. Me a vadez ac hanoc'h gant dour, mes hennez ho padezo dre an tan hag ar Speret-Santel. Ar c'brouer a zo ganthan en he zorn evit nizal an ed a zo var he leur; ar greun mad a zastumo en he c'hrignol; mes ar re fall hag ar c'holo a daolo da zevi en eun tan ha ne vougo biken.»

## 12. Jesus badezet gant S. Ian, ha tentet goudeze gant an diaoul.

Jesus-Krist a deuas ive da gaout Ian var ribl ar Jourden evit beza badezet ganthan. Mes Ian a argile dre respet evit he Vestr hag he zalver, hag a lavare: «c'houi eo a dleffe va badezi-me, hag e fell deoc'h beza badezet ganeñ!» Mes Jesus a respountas: «list ac'hanon da ober ar pez am euz c'hoant; red e deomp rei scouer vad d'ar re all e peb tra.» Neuze Ian ne vare'hatas mui, hag a vadezas hor zalver. Ha setu kerkent an eñv o tigeri, hag ar Speret-Santel o tisken var benn Jesus a zindan furm eur goulm. Er memes amzer e oue clevet eur vouez o tont dioc'h an eñv, hag ar vouez-se a lavare; «Hema eo va Mab muia carel e pehini em euz lakeat va oll fljadur.»

Goude beza bet badezet gant S. Ian, Jesus a oue cassel gant ar Speret-Santel da eul leac'h gouez ha distro evit beza tentet gant an diaoul. Tremen a reas eno daou-ugent

dervez ha daou-ugent nozvez eb dibri tamm, hag erfin e teuas naoun dezhan. Neuze an diaoul a dosteas outhan en eur lavaret: «mar d'oc'h Mab da Zoue, n'o peuz nemet ober bara euz ar vein a zo aze.» Mes Jesus a respountas: «scrivet eo: an den ne vev ket ebken gant bara; comzou Doue a zo ive eur vagadurez hag a zo red dezhan da gaoul.» Satan n'hen lezas ket e peoc'h evit kement-se, mes hen tenti a reas evit an eil gueich. Her c'hass a reas ganthan da Jerusalem, var lein an templ, hag eno e lavaras dezhan: «mar d'oc'h Mab da Zoue, en em daolit ac'hann d'an traoñ; rac scrivet eo: Doue en deuz roët d'he elez ar garg d'ho tivoal, hag hi a gemero ac'hanoc'h etre ho daouarn gant aoun na deuffe ho treid da steki ouz eur mean bennac.» Mes Jesus a respountas: «scrivet eo ive: ne dentoc'h ket an Aotrou, ho Toue!» Coulsgoude an diaoul n'hen lezas ket c'hoaz e peoc'h, hag hen tentas evit an drede gueich. He gass a reas en dro-ma var gern eur menez huel; ac'hano e tisconezas dezhan oll rouantelezIou ar bed gant an traou

caer a ioa ennho, ha neuze e lavaras : « setu aze petra m euz da reï deoc'h, mar kirit en em strinka d'an douar dirazon evit va adori.» O clevel ar c'homzou-ze, Jesus a ieas eur vuanegez santel ennhan, hag a respountas : « kea kuit, Satan, rac scrivet eo : adori a reoc'h an Aotrou, ho Doue, ha ne zervichoc'h nemethan ebken » Neuze an drouc-speret hen lezas e peoc'h, ha kerkent e teuas elez euz an eñv da zigass dezhan ar pez en doa ezom.

Ebarz en diluch, an dour a roas ar maro d'an dud oll, ebarz er vadiziant, an dour a ro dezho eur vuez nevez.

## 13. Jesus, Oan Doue

Jesus a zistroas d'ar vro, el leac'h m edo Ian o vadezi. Iann-Vadezour, oc'h he velet o tont, a lavaras a vouez huel : « setu a-hont Oan Doue a lam pec hejou ar bed ! Hennez eo an hini m'am euz lavaret divar he benn : dont a raï unan var va lerc'h hag a ioa em raoc-me Me ro testeni eo hennez Mab da Doue, rac guelet em euz ar Speret-Santel o tisken hag o chom varnhan a zindan furm eur goulm.»

El lezen goz e veze kinniget bemdez eun oan da Zoue var aoter ar sacrifisou Jesus Krist eo an oan a vez kinniget da Zoue el lezen nevez : goude beza bet likeet d'ar maro var menez Calvar, e kendalc'h d'en em ginnig bemdez da Zoue he Dad, er sacrifis santel euz an oferen, evit obten d'an dud pardoun ha trugarez.

## 14. Kenta diskibien hor Zalver Jesus-Krist.

Antronoz, Jesus a zistroas var ribl ar Jourden, ha daou euz a ziskibien Ian a ieas d'he heul. Jesus a c'houlennas outho : « petra glaskit ?» Hag hi a respountas : « Mestr, e peleac'h emaoc'h o chom?» Neuze Jesus a lavaras dezho : « deuit ganeñ hag e veloc'h.» Mont a rejont, ar joa en ho c'haloun, ha chom a rejont ganthan hed an deiz An daou ziskib-se a ioa ho hano Andre ha Ian. Andre a ieas gondeze da glask he vreur Simon, hag a lavaras dezhan :

«cavet or beuz ar Messias!» Ha racial her c'hassas da gaout Jesus. Jesus hen digemeras en eur lavaret: «c'houi eo Simon, mab Jonas; mad! hanvet e vezoc'h c'houi Kefas, da lavaret eo, Per.»

An dervez varlerc'h, Jesus a gavas Philip, hag a lavaras dezhan: «deut d'am heul.» Hogen, Philip en devoa eur breur, pe hano Nathanaël, hag a ioa eun den a zoujans Doue eveldhan. Mont a reas d'he glask, hag, o veza he gavet a zindan eur vezen fiez, e lavaras gant joa: «cavet or beuz an hini m'o deuz Moizes hag ar brophetet comzet anezhan. Ar zalver-ze or boa kement a vall da velet o tont, eo Jesus, mab da Joseph, euz a Nazareth» Mes Nathanaël a respountas: «daoust hag e c'hell eun dra bennac a vad dont euz a Nazareth?» — «Deuz, eme Philip, hag e veli.»

Jesus, o veza remerket Nathanaël o tont varzu ennhan, a lavaras: «setu aze eur guir vab da Israël, eun den ha n'euz ket a droidellerez oc'h he heul.» Nathanaël a glevas ar c'homzou-ze, hag a c'houlennas ouz hor zalver gant eun ear souezet: «penaoz ec'h anavezit-hu ac'hanon-me?» — «Me, eme Jesus, am euz ho cuelet araoc m'oc'h bet galvet gant Philip, p'edoc'h c'hoaz a zindan ar vezen fiez.» Neuze Nathanaël a lavaras gant an doujans ar vrassa: «Mestr, c'houi zo Mab da Zoue, c'houi eo roue Israël.» Ha Jesus a respountas: «credi a rit abalamour ma'm euz lavaret deoc'h em euz ho cuelet a zindan ar vezen fiez. Test e vioc'h a draou all calz hurzudussoc'h.»

Nathanaël en doa c'hoaz eun hano all; Barthelemi a veze great ive anezhan.

### 15. Eured Cana.

Tri dervez goude m'oa bet galvet Philip da veza abostol, ez oa eun eured e bourg Cana, e Galilee. Mari, Jesus, hag he ziskibien, a ioa het pedet da vont d'ar banket. Epad m'edo an dud oc'h taol, e teuas ar gwin da vankout. Neuze Mari a lavaras da Jesus: «n'euz mui a vin.» Mes

Jesus a respountas: «va heur n'e ket deuet c'hoaz.» Mari a anavezas dre ar c'homzou-ze petra a raje he mab pa vije deuet he heur. Lavaret a reas eta d'ar zervicherien: «grit ar pez a lavaro deoc'h.»

Hogen, bez' ez oa eno c'houec'h pod mean hag a rea meur a litrad e peb huni anezho. Jesus a lavaras d'ar zervicherien: «cargit ar podou-ze a zour.» Hen ober a



rejont ractal. Neuze Jesus a lavaras adarre: «discargit ar podou-ze e boutaillou, ha cassit ar re-ma d'an hini a zo carget euz ar guin.» Ar zervicherien a zentas evel an dro genta. An hini a ioa carget euz ar guin, o veza lanveat an dour a ioa bet lakeat er boutaillou-ze, hag a ioa chenchet oll e guin, a oue souezet braz. Gervel a reas ar goaz nevez d'he gaout, hag e lavaras dezhan: «peur-vuia e vez servichet ar guin mad da genta, ha goudeze, pa deuz an dud evet dija leiz ho c'hof, e vez servichet hini disterroc'h. Mes c'houi n'o peuz ket great evelse, c'honi

o peuz miret ar guin guella evit ar fin.» Setu aze ar miracl kenta a reas hor zalver. Kement hini a oue test euz ar miracl-se a gredas oa e gurionez Mab da Zoue

Jesus a ieas d'ar banket eureu-se evit santifia ar briedelez. — Ar guin chenchet e goad hor zalver, er sacrifis santel euz an oferen, a zo eun dra burzudussoc'h c'hoaz eget an dour chenchet e guin en eured Cana e Galilee.

## TREDE PENNAD.

*Ar bloavez kenta m'ac'h en em lakeas Jesus-Krist da brezec*

### 16 Gant pebez nerz ec'h en em zav a enep ar re a vanke a respet d'an templ

Toslaat a rea gouelioù Pask, ha Jesus a ieas da Jerusalem da dremen ar gouelioù-ze. Caout a reas e porz an templ a bep seurt marc hadourien, marc hadourien ejennet, deñvet ha coulmet, ha tud all alcodet ous taoliou a ioa mouniz varnho da reï d'ar varc hadourien pe d'ar brenerien, p'o devije ezom O velet kement-se, ez eas eur vuanegez santel ennhan; ober a reas eur fouet gant pennadou kerdinn, ha ractal e cassas kuit an oll varc hadourien gant ho loanet, hag e pilas d'an douar taoliou ar re a ioa o kinnig mouniz, gant an arc'hant a ioa var ho gorre. Lavaret a rea d'ar re a ioa o verza coulmet «cassit an traou-ze ac'hann, ha ne d'it ket da ober eur c'hoc'hi euz a di va Zad» Den ne grede herpel outhan, hag eb dale e oue

goulloù ar porz, ha ne oue mui trouz ebet ennhan. Ar iuzevien a ioa chomet eno e kichen a lavaras neuze da Jesus: «penaoz e c'helloc'h-hu discouez deomp-ni o peuz guir da ober ar pez o peuz great aze?» Jesus a respountas, en em gomz anezhan he unan: «selu ama ar merk a roian deoc'h: dismantrit an templ-ma, mar kirit, ha me her savo a nevez abenn tri dervez.» Ar iuzevien, o credi e comze euz an templ great gant mein, a lavaras dezhan adarre: «petra! c'houec'h vloaz ha daou-ugent zo bet lakeat da zevel an templ-se, ha c'houi her saffe a nevez e tri dervez!» Mes n'e ket euz an templ-se eo en doa comzet hor zalver, euz he gorf he unan oa. — Epad m'edo Jesus e Jerusalem, e mare gouelioù Pask, e reas c'hoaz meur a viracl, ha calz tud a gredas ennhan.

### 17. Nicodem kelennet gant Jesus.

Unan euz ar pennoù braz euz a gear, he hano Nicodem, a deuas da gaout hor zalver en noz, hag a lavaras dezhan: «me c'hoar oc'h deuet a berz Doue d'hor c'helen; rac den ne c'helfe ober ar burzudoù a rit, ma na ve ket Doue ganthan.» Nicodem en doa c'hoant da c'houzout penaoz e c'helje en em zavetei. Hogen, Jesus a lavaras dezhan: «e gurionez, e gurionez m'hel lavar deoc'h, den ne c'hell mont da rouantelez an eñv nemet en em c'henel a nevez dre an dour hag ar Speret-Santel. Hag evel Moizes a zavas gueich all eur zarpant en dezert, evelse ive Mab an den a renk beza savet en ear evit rei ar vuez a bado da viken d'an nep piou bennac a gredo ennhan. Rac Doue en deuz bet kement a garantez evit ar bed ma en deuz digasset he Vab, ha n'en deuz nemethan, evit rei ar vuez a bado da viken d'an nep piou bennac a gredo ennhan. Doue n'en deuz ket digasset he Vab er bed evit conndaoni ar bed, mes evit ma vezo ar bed saveteet dreizhan. An nep piou bennac ne gred ket er Mab-se a zo dija barnet.»

Ne c'heller ket mont da rouantelez an eñv eb beza badezet. Itre zour ar vadiziant oump tennet euz a dre daouarn an

drouk-speret, evel an Israelitet gueich all a oue tennet euz a-dre daouarn Pharaon, en eur dremen dre zoar ar mor ruz.

## 18. Jesus e tal puns Jacob.

Goude gouelion Pask, Jesus a reas da ober eur bale dre ar Judee, ha goudeze e tistroas da Nazareth. Hogen, evit mont di e renke tremen dre ar Samari. Errnout a reas eta e kichen eur gear euz ar vro-ze, hanvet Sichem. Dirac dor ar gear-ze ez oa eur puns, a ioa bet toullet gueich all dre urs ar patriarch Jacob. Jesus, deuet da skuiza gant an tient en doa great, a azezas e tal ar puns-se, epad ma'z ea he ziskibien e kear da brenn eun tamm bennac da zibri.

Ha setu eur vaouez euz ar vro o tont da gerc'hat dour, ha Jesus da lavarel dezhi: « roit dinn eur banne dour da eva. » Ar vaouez-se a oue souezet-maro ouz he glevet, rac ar Samaritanet a ioa ken displijet gant ar Iuzevien ma vije bet guell gant ar re-ma gouzañv an naoun hag ar zec'hed kentoc'h eget kemeret netra digant eur samaritan. Setu perac e respountas d'hor zalver evel-hen: « c'houi zo euz ar Judee dioc'h an doare ac hanoc'h, penaoz eta e credit-hu goulenn diganeñ-me eur banne dour da eva? » Neuze Jesus a lavaras dezhi adarre: « m'o pije gouezet piou eo an hini a c'houlenn eur banne dour diganeoc'h, marteze o pije goulennet

diganthan oc'h unan da eva, hag heñ en devije roët deoc'h eur banne dour, ha n'e ket eur banne dour glao e vije het.» — «Aotrou, eme ar vaouez-se ractal, euz a beleac'h o pije-c'houi gellet caout ar banne dour-ze? N'euz netra ganeoc'h da denna dour, daoust ha c'houi zo brassoc'h ho calloud eget hini Jacob, hon tad coz, pehini en deuz roët deomp ar puns-ma, hag en deuz evet he unan dour anezhan?» Ha Jesus a respountas: «an nep a evo euz a zour ar puns-ma en devezo sec'het c'hoaz; mes an nep a evo euz an dour a roinn-me dezhan n'en devezo mui sec'het biviziken.» — «Aotrou, eme ar vaouez adarre kerkent, roït dinn eta euz an dour-ze!» Hor zalver a ziscouezas neuze d'ar c'hreg-se ec'h anaïe an dizursiou euz he buez. O clevet kement all, hi a oue souezettoc'h eget biscoaz, hag a lavaras: «brema me vel ervad oc'h eur prophet.» Goudeze e c'houlennas digant Jesus: «hon tud coz-ni o deuz kinniget sacrifisou da Zoue var ar menez-ma, ha c'houi, iuzevien, a lavar ne hiij da Zoue nemet ar sacrifisou a ginniger dezhan e Jerusalem. Gant piou ema ar virionez?» Jesus a respountas «credit ac'hanon, maouez, ema deuet an amzer ma n'e ket ama nag e Jerusalem ehken eo e vezo kinniget sacrifisou da Zoue. Ia, deuet eo an amzer ma vezo henoret Doue gant he vir zervicherien a speret hag a galoun, evel ma c'houlenn beza henoret. Rac Doue a zo eur speret, ha setu perac e fell dezhan dreist peb tra beza henoret a speret hag a galoun.» — «Gouzout a ran, eme ar vaouez, eo prest ar Messias da zont; eur veich ma vezo deuet, hennez a zesko deomp an traou-ze.» Neuze Jesus a lavaras dezhi: «me va unan eo ar Messias.» O clevet ar gomz-se, ar vaouez a Samari a lezas eno he fod, hag a redas e kear en eur lavaret da gement hini a gave var he hent: «deuit da velet eun den hag en deuz disclerïet dinn kement tra am euz great em buez: daoust ha n'e ket heñ e ve ar C'hrist?»

Coulsgoude, diskibien hor zalver a ioa distroët, hag a lavare dezhan dibri: «Mestr, emezho, debrit-ta.» Ha Jesus a respountas, me'm euz eur bouet da zibri ha ne

anavezit ket. Va bouet-me eo ober bolontez an Hini en deuz va digasset »

Var gement-se tud Sichem a deuas d'he gaout, hag her pedas da jom gantho. Chom a reas daou zervez evit ho c'helen, ha calz anezho a gredas ennhan.

An dour a ro Jesus eo ar c'hras a gass an den d'ar baradoz, e peleac'h n'en devezo mui netra da c'hoantaat, dre ma vezo eno da viken en eun eurusdet ha ne c'houffet sonjal e netra par dezhi. — Evit beza gwir zervicher da Zoue, n'e ket aoualc'h ober an neuz da veza devot, red eo dreist peb tra caout eur galoun pur, humbl, ha leun a garantez evit Doue hag evit an nesa.

### 19. Jesus o prezec e Nazareth.

Jesus a zistroas da Nazareth a beleac'h oa ginidic. Hervez he gustum ez eas d'ar zadorn d'ar sinagog. Pa oue deuet an doctoret d'ho flas, e savas en he za da lenn. Roët e oue dezhan levr ar prophet Isaïas, hag, o veza he zigoret, e eouezas var ar c'homzou-ma: «Speret Doue a zo varnon; setu perac en deuz va merket gant an oleo sacr, ha va digasset da brezec an aviel d'ar re baour, ha da gonzoli ar re o deuz eur rann-galoun bennac.»

Var gement-se e serras al levr, hag, o veza he roet en dro d'an doctoret, ez eas da azeza. Kement hini a ioa er sinagog a ioa he zaoulagad o para varnezhan. Neuze ec'h en em lekeas da gomz evel-hen: «Hirio eo e teu da vir evidoc'h ar c'homzou-ze o peuz clevet.» Discouez a reas goudeze oa divar he benn, da lavaret eo divar benn ar Messias, en devoa ar prophet Isaïas comzet evelse. An oll o devoa plijadur oc'h he glevet, ha coulsgoude ne gredent ket anezhan. Mes lavaret a reant entrezho: «ha n'e ket hennez eo mab Joseph, ar c'halvez paour?» Neuze Jesus a lavaras: «e guirionez, prophet ebet ne vez digemeret mad en he vro. Evelse ive, en amzer Elias, ez oa meur a intañvez paour etouez ar bobl a Israel, ha coulsgoude Elias ne oue casset da gaout nicun anezho; mes casset e oue da gaout eun intañvez paian a Sarepta.»

O clevet ar c'homzou-ze, ar re a ioa er sinagog a ieas droue ennho. Sevel a rejont en ho za, ha cass a rejont hor Zalver er meaz euz a gear, var beg ar menez m'edo Nazareth harp outhan. Ho zonch a oa d'ho deulei ac'hano d'an traoñ, etouez ar vein hag ar c'herreg. Mes Jesus a zistroas outho, hag a dremenas dre greiz ar vanden a iea var he lerc'h, eb ma credas nicun cregi ennhan. Henn lezel a rejont da vont kuit evel tud hag a vije sounnet ho divreac'h hag ho divesker outho.

## 20. Miraclou Jesus e Capharnaüm

Euz a Nazareth Jesus a ieas da Gapharnaüm, hag eno e kelenne an dud bep sadorn er sinagog. An oll a ioa souezet oc'h he glevet, rac he gomzou o devoa kement a nerz ma z eant betec goueled ar galoun. Eun dervez, eun den, hag a ioa an diaoul en he gorf, en em lakeas en eun taol-count da grial a bouez-penn: «List ac hanomp! Petra o peuz da ober ganeompni, Jesus a Nazareth? Ha deuet oc'h-hu ama evit hor c'holl? Gouzout a ran ervad oc'h eun den Doue.»

Jesus a scandalas an diaoul, hag a lavaras dezhan: «chom peoc'h, ha deuz er meaz euz a gorf an den-ze.» Hag an diaoul, o veza pilet an den-ze d'an douar, a deuas rnetal er meaz euz he gorf. An oll a oue spountet o velet kement all, hag a lavare: «petra zinifi an dra-ma? Gourc'hemenn a ra d'an droue-sperejou evel pa ve mestr dezho, hag hi a zent outhan.»

En eur zont euz ar sinagog Jesus a ieas da di Simon-Per hag he vreur Andre. Hogen, mamm-gaër Simon-Per a ioa dalc'het var he guele gant eur goal derzien. Simon-Per hag Andre a bedas Jesus da gaout truez outhi. Jesus a dosteas eta ouz ar guele, hag, o veza croget e dorn an hini glañv, e reas dezhi sevel en he gouañvez. Kerkent e oue pareet, hag e teuas er meaz euz he guele da noza eun tamm-bouet d'hor zalver ha d'he ziskibien.

Dioc'h an abardaëz, goude cuz-heol, e oue digasset dirac dor ti Ber kement den clañv a ioa e kear, ha kement hini a ioa an diaoul en he gorf. Jesus, o veza eat da gaout an dud-se, ho fareas oll.

Goudeze e teuas kuit euz a Capharnaum, hag e kendalc'has da vale dre ar Galilee, en eur brezec e peb leac'h, hag en eur rei ar iec'het d'an oll dud clañv pe mac'haniet.

Ar zent euz al lezen goz a rea miraclou, hag a gelenne ar bobl, dre c'halloud hag en hano Doue, en devoa ho c'harget a gement-se. Jesus-Krist a gelen hag a ra miraclou en he hano ha dre he c'halloud he unan.

**21. Ar besketerez miraculuz.**

Jesus a erruas evelse dirac lenn Jenezareth, hag, o veza cavet eno diou vag, e pignas en unan anezho pehini aioa da Ber ha d'he vreur. Rac kement a dud a deue var he leic'h evit selaou he gelennadurez m'en devoa beac'h o vale gantho. Neuze e lavaras da Ber pellaat he vag eun tammic dioc'h an douar, hag, o veza azezet enni, e savas he vouez evit prezec ac'hano d'ar bobl.

Pa oue achu he brezegen ganthan, e lavaras da Ber ha d'he vreur: «It brema larcoc'h el lenn, ha taolit ho rouejou da beskela.» Per a respountas: «Mestr, labouret

or beuz bed an noz ha n'or beuz paket netra; coulsgoude, p'hel livirit dinn, me ia da deuler ar rouejou.» Ho zeuler a reas eta, ha kement a besket a oue paket ma roge ar rouejou gant ar beac'h a ioa ennho. Per hag Andre a reas neuze sin da dud ar vag all da zont d'ho zicour. Dont a rejont, hag an diou vag a oue ker carget gant ar pez a ioa er rouejou m'o devoa beac'h o chom var c'horre an dour. O velet kement-se, Simon-Per en em strinkas da dreid Jesus, he speret leun a estlamm hag an doujans en he galoun, hag a lavaras: «it pell diouzinn, Aotrou, rac ne d'oun nemet eur pec'her.» Mes Jesus a respountas dezhan: «n'o pezet aoun ebet, hiviziken c'houi a vezo pesketer-tud.» Kerkent, Per hag Andre, o veza digasset ho bag da ribl al lenn, a guiteas peb tra evit heul hor zalver.

Jesus-Krist a joazas bag Per evit prezec ac'hano d'ar bobl. En Ilis sant Per, da lavaret eo, en Ilis catholic ha roumen, eo e kendalc'h da zeski ar virionez d'an dud dre c'hinou Per hag ar Pabet a zo deuet var he lerc'h. — Ar besketerez miraculuz a zinifi c'hoaz eun dra all. ar mor a verk ar bed, hag ar rouët, an Ilis, ar besketerien eo an eskibien hag ar veleien, hag ar pesket eo ar gristenien en em lez, dre ho bolontez ho unan hag evit salvidigez ho ene, da veza paket e rouet an Ilis,

## 22. An den seizet.

Eun dervez m'edo Jesus o prezec en eun ti e Capharnaum, en dro dezhan pharizianet ha doctoret euz al lezen diredet di a bep corn euz ar Galilee, pevar goaz a zonjas dougen betec ennhan eun den seizet, astennet var eur guele. Mes an ti o veza leun-chec, ne c'hellent ket mont ebarz dre an or. Petra rejont neuze? Pignat var an doën a ioa plat hag eun toull ennhi bervez giz ar vro, ha disken an hini claňv e creiz an ti dre an toull-ze, guele hag all. O velet feiz an dud-se, Jesus a lavaras ractal d'an den seizet: «va mab, ho pec'hejou a zo pardounet deoc'h.» Neuze an doctoret euz al lezen hag ar pharizianet en em lakeas da zonjal ennho ho unan: «an



den-ze a gomz a enep Doue. Piou a c'hell pardoum ar pec hejou nemet Doue ebken?» Mes Jesus, o c'houzout petra diemene en ho speret, a lavaras: «perac e lezit-hu ar zonjou-ze da rodella en ho speret? Petra zo eassa da lavaret euz an daou zra ma: ho pec'hejou a zo pardounet deoc'h, pe: savit en ho sa ha kerzit? Hogen, evit discouez deoc'h en deuz Mab an den var an douar ar c'halloud da bardoum ar pec hejou, me lavar d'an den seizet-ma sevel en he za, cass he vele ganthan ha distrei d ar gear.» Ha ker buhan an den seizet a zavas, a gassas he vele ganthan, hag a zistroas d'ar gear en eur drugarekaat Doue. Kement hini a ioa eno a oue estlammet, hag an oll a veule Doue en eur lavaret: «guelet or beuz hirio traou burzuduz meurbet.»

Hon tad kenta Adam en deuz sammet varnomp ar pec het hag eur beac'h cleñvejou, Jesus-Krist, an eil Adam, en deuz kemeret ar zamm-ze varnhan, hag en deuz hor pareet.

## 23. Ar zarmoun var ar menez.



Eun dervez, o velet eur bobl-tud en dro dezhan, Jesus a bignas var eur menez. O veza azezet eno, hag he ziskibien o veza en em renket en he gichen, ec'h en em lakeas ac'hano da gelen ar bobl evel-hen.

### 1. An eiz eürusdet.

«Euruz ar re zo paour a speret, rac dezho eo rouantelez an env.

Euruz ar re zo dous, rac bez' o devezo ar gun douar a bromessa.

Euruz ar re a vouel, rac al levenez a deui evitho goude ar c'hlac'har.

Euruz ar re a zo naoun ha sec'het ar zantelez en ho ene, rac an naoun hag ar zec'het-ze a vezo torret dezho.

Euruz ar re a zo trugarezuz, abalamour ma vezo great ive trugarez en ho c'heñver.

Euruz ar re a zo pur ho c'haloun, abalamour ma velint Doue

Eüruz ar re a gar ar peoc'h; rac galvet e vezint bugale Doue.

Euruz ar re a zo goal-gasset er bed-ma abalamour ma reont ho dever; rac dezho eo rouantelez an eñv.»

### 2. Renk ha deveriou an ebestel.

En eur dreï neuze ouz he ebestel, a dlie beza ar pennou euz he Ilis, Jesus a lavaras dezho: «c'hoen eo ar c'hoalen euz an douar. Mar teu ar c'hoalen da goll he zaour, gant petra e vezo sallet? N'eo mui mad da netra, nemet da veza stlapet er meaz ha bresset a zindan an treïd. — C'hoen eo sclerijen ar bed. Ne allumer ket eur c'houlaouen evit he lakaat a zindan eur boezel, pe a zindan eur guele; mes he lakaat a reer var eur c'hantolor evit ma roi sclerijen da gement den a zo en ti. Evelse ive ra zeui ho sclerijen-c'houi da bara dirac an dud, evit ma velint oc'h oberou mad, ha ma roïnt gloar ha meuleudi d'ho Tad pehini zo en eñv.»

### 3. Deveriou ar gristenien

Jesus a lavaras neuze d'ar bobl: «arabad eo deoc'h sonjal e venn deuet da freuza lezen Moizes ha da gass da netra ar pez o deuz discleriet ar brophetet; n'oun ket deuet da freuza, mes da lakaat da vont var vell ar pez a ioa em raoc, ha da gass da benn ar pez o deuz discleriet ar brophetet. Rac e gurionez m'hel lavar deoc'h, ma n'oc'h ket santeloc'h eget an doctoret euz al lezen hag ar phariziänet, n'o pezo ket a berz e rouantelez an eñv. — Gouzout a rit euz bet lavaret d'ho tud coz: arabad eo laza. Mes me a lavar deoc'h ouspenn: an nep piou bennac a ielo drouc ennhan ouz he vreur a vezo great barnedigez varnezhan; hag an nep a roi he valloz d'he vreur a vezo coundaonet da dan an ifern. Mar ô peuz eta eun dra bennac da zigass d'an templ e prof, ha mar teu da zonch deoc'h en hent o peuz great poan d'ho preur hag en deuz drouc ouzoc'h, list eno ho prof hag it da genta d'en em unani gant ho preur; ha goudeze deuit da zigass ar pez o peuz lavaret rei e prof, evit ma vezo pai-

dounet deoc'h ho pec'hejou gant ho Tad pehini zo en env. Rac ma ne bardounit ket, ho Tad pehini zo en env ne bardouno ket deoc'h ken nebeut. — Gouzout a rit ez euz bet lavaret c'hoaz gueach all : o pezet carantez evit ho mignounet ha cassounì ouz oc'h enebourien. Mes me a lavar deoc'h, carit oc'h enebourien, grit vad d'ar re o deuz caz ouzoc'h, ha pedit evit ar re a voal-gass ac hanoc'h hag ho tamall e gaou, evit ma vioc'h guir vugale d'ho Tad pehini zo en env ha pehini a laka he heol da bara var ar re fall evel var ar re vad, hag ar glao da gueza var an dud santel kerkoulz ha var ar bec'herien. Ma ne garit nemet ar re ho car, peseurt mirit o pezo-c'houi? Daoust hag ar publicanet ne reont ket eveldoc'h? Ma ne zaludit nemet ho preudeur, petra rit-hu muioc'h eget ar re all? Daoust hag ar baïanet ne reont ket evel-doc'h? Bezit eta parfet, c'houi, evel ma'z eo parfet ho Tad pehini zo en env.»

4. Divar benn santelez ar briedelez.

« Gouzout a rit ez euz bet lavaret d'ho tud coz: ne reoc'h ket a avoultriach. Mes me a lavar deoc'h penaoz an nep piou bennac a zell ouz eur c'hreg gant daoulagad a voal-ioul a zo dija avoultrer en he galoun. An den ne dle ket dispartia ar pez a zo bet unanet gant Doue ! An nep a gass he c'hreg kuit, hag a gemer eun all en he flas, a ra eun avoultriach, hag an nep a zimez da eur c'hreg, casset kuit gant he goaz, a ra ker braz pec'het, hag ar c'hreg a ia kuit dioc'h he goaz, evit dimizi da eun all, a ra ive eun avoultriach.»

5. Divar benn ober ar mad er guel a Zoue ebken.

« Divoallit ne raffac'h ar pez a rit a vad nemet evit plijout d'an dud. Pa roit an aluzen, arabad e c'houffe ho torn cleiz ar pez a ro ho torn deou ; mes grit oc'h aluzennou e cuz, hag evelse e vioc'h recoumpanset gant ho Tad pehini zo en env ha pehini a vel an traou cuzet. — Pa bedit, en em dennit en ho cambr ha serrit an or

varnoc'h, hag ho Tad pehini zo en eñv, ha pehini a vel an traou cuzet, a zelaouo ho peden — Pa iunit, ne rit ket ar penn teñval evit discouez d'an dud e rit pinijen, hag evelse e vioc'h paet mad gant ho Tad pehini zo en euv, ha pehini a vel an traou cuzet.»

6. Peseurt soursi a dle eur c'hristen da gaout dreist peb tra.

«Ne d'it ket da zastum tenzoriou evit ar vuez-ma, tenzoriou ar bed-ma a deu da vergli ha da breïvedi gant an amzer, hag al laeroun a zo ato o clask an tu da astenn ho c'hrabau varnho Dastumit eta tenzoriou evit an eñv, el leac'h ne c'hell nag ar mergl staga outho, nag ar preñvet ho c'hrignat, na crabau al laeroun tizout betec ennho. El leac'h m'ema ho tenzor ema ive ho caloun. Den ne c'hell servicha daou vestr assambles, ne c'hellit ket eta servicha assambles Doue hag ar bed. Setu perac e lavaran deoc'h; n'en em nec'hit ket re o clask gouzout penaoz o pezo bouet da zibri ha dillad da lakaat var ho tro.



Sellit ouz al labousel — ne c'hounezont netra, n'o deuz ket a eost da zastum ha da c'horren, ha coulsgoude ho Tad pehini zo en eñv ne lez ket anezho eb tamm. Daoust ha c'houi ne dalvezit ket calz muioc'h eget al labousel-se? Sellit c'hoaz ouz ar bleun-lili hag ouz ar bokedou all euz ar parkeier Ne veid ket anezho o neza nag oc'h ober

labour all ebet evelse; ha coulsgoude, m hel lavar deoc'h, biscoaz Salomon, e creiz an oll sked euz he c'hloar, n'eo bet guisket evel unan euz ar bokedou-ze. Ma ro an Aotrou Doue eur viscamant ker caer d'ar bokedou euz ar parkeier, pegement muioc'h a zoursi n'en devezo-heñ ket da reï dillad deoc'h-hu, tud a nebeut a feiz? N'en em nec'hit ket eta evel a ra ar baianet. Ho Tad a c'hoar euz a petra o peuz ezom. Poanit da genta da c'hounit rouantelez Doue, ha da veva er bed-ma en he c'hras hag en he garantez, hag an traou all a vezo roët deoc'h var ar marc'had.»

7. Arabad eo barn eb guir abeg

«Ne varnit ket evit na viot ket barnet. Ne goundaonit ket evit na viot ket coundaonet; pardounit, hag e vezo pardounet deoc'h. — Dioc'h m'o pezo great d'ar re all, e vezo great deoc'h oc'h unan. — Perac e velit-hu eur goloën e lagad ho preur, ha ne velit ket an treust a zo en oc'h hini? Den fallacr ma'z oc'h, lamit da genta an treust a zo en ho lagad oc'h unan, ha goudeze e veloc'h ha c'houi a c'hello lamet ar goloën a zo e lagad ho preur. — Grit d'ar re all kement a garfac'h a ve great deoc'h oc'h unan; setu aze petra zunn beva hervez al lezen ha scridou ar brophetet.»

8. Lavaret an traou egiz m'emaint.

«Gouzout a rit ez euz bet lavaret d'ho tud coz: en em virit dioc'h ar fals leou-douet. Ha me a lavar deoc'h: arabad eo toui e feson ebet. Ra vezo ho comz: ia, ia; nan, nan; ar pez a livirit ouspenn a deu a berz fall.»

9. Fin ar zarmoun var ar menez.

Goude beza roët d'ar bobl ar c'hentelliou-ze ha calz re all ouspenn, Jesus a lavaras: «an nep am zelaou-me, hag a ra ar pez a lavaran, a zo heñvel ouz eun den hag en deuz savet eun ti var ar c'herrec. Dont a ra barrou-glao, barrou-avel, barrou-dour-beuz euz ar steriou, n'euz

fors: an ti-ze a jom en he za abalamour m'eo diazezet var ar c'herrec. Mes an nep am zelaou, ha ne ra ket ar pez a lavaran, a zo heñvel oc'h eun den diskiant hag en deuz savet eun ti var an treaz; dont a ra ar glao, an dour-beuz, pe an avel foll, ha kerkent an ti-ze a zo pilet d'an traoñ hag a gouez en he boull.»

Epad ma prezege hor zalver evelse, an oll o devoa plijadur oc'h he glevet; rac kelen a rea ar bobl evel eun den hag en devoa galloud evit kement-se a berz Doue, ha nan evel ar phariziannet hag an doctoret euz al lezen

**24 An den lor. — Servicher ar c'hantener.**

Eun den lor a deuas da gaout Jesus goude m'oa diskennet divar ar menez, hag en em strinkas d'he dreid en eur lavaret: «Aotrou, mar kirit, c'houi a c'hell va farea.» Jesus a respountas en eur astenn he zorn da douch outhan: «mad! ra vioc'h pare!» Ha raktal e oue pareet Neuze Jesus a lavaras dezhan: «divoallit ne lavarfac'h an dra-ma da zen; mes it d'en em ziscouez d'ar veleien ha da gass ar prof a zo gourc'hemennet e lezen Moïzes.»

Hervez al lezen goz, pa deue eun den lor da barea, e renke mont da gaout ar veleien, hag ar re-ma neuze a zisclerie dezhan e c'helle mont adarre etouez an dud. Ar zetans-se a zouge ar veleien euz al lezen goz e keñver an dud clañv gant al lorgnez, a verke ar zetans a absolvèn a zoug ar veleien euz al lezen nevez e keñver ar bec'herien.

Jesus a ieas goudeze da Gapharnaüm. Eur c'hantener roumen, da lavaret eo, eun offiser hag a ioa e penn eur goumpagnunez a gant soudard, a deuas di d'he gaoul, hag a lavaras dezhan: «me m euz eur zervicher em zi hag a zo seïzet; truez eo guelet pegement a boan en deuz gant an dra-ze» — «Mad, eme Jesus, me ielo d'he barea.» Mes ar c'hantener a lavaras: «Aotrou, me n'oun ket din e teuffac'h d'am zi; n'o peuz nemet lavaret eur ger ebken ha va zervicher a vezo pare.» Jesus a oue souezet o clevet an den-ze, hag a lavaras d'ar re a ioa oc'h he heul: «e guirionez m'hel lavar deoc'h, n'em

euz ket cavet kement a feiz en Israel. Setu perac e lavaran deoc'h rve e teui calz tud euz ar zao-heol hag euz ar c'huz-heol da gemeret perz e rouantelez an eñv assambles gant Abraham, Isaac ha Jacob, ha bugale ar rouantelez a vezo taolet e meaz, en eun toull teñval, el leac'h ma vezo leñv ha scrign-dent. » Neuze Jesus a lavaras d'ar c'hantener: « it, ha ra vezo great deoc'h hervez m'o peuz credet. » Hag ar zervicher a bareas d'an heur ma comze hor zalver evelse.

Ar iuzevien a reas muioc'h a fae var hor zalver Jesus-Krist eget ar baianet. Evelse, guech all, bugale Jacob a zisprijas ho breur Joseph, hag an Ejiptianet, er c'hountrol, a oue leun a istim evithan.

## 25. Den iaouank Naim

Jesus a ieas da eur gear, hanvet Naim. He ziskibien, hag eleiz a dud all, a ioa oc'h ober coumpagnunez dezhan. P'edont dija tost da gear, ec'h erruas gantho eur c'horf maro, corf eun den iaouank, mab da eun intañvez ha n'e devoa ken crouadur nemethan. He vamm, mantret gant ar c'hlac'har, a ioa oc'h heul ar c'horf, hag en dro dezhi calz tud all euz a gear. Jesus, o velet ar vamm geaz-se, a oue tenereat he galoun, hag a lavaras dezhi, « ne vouelit ket » Goudeze e tosteas ouz an



arched, hag, o veza touchet outhan, e lavaras: «den iaouank, m hel lavar deoc'h, savit alesse!» Ha ker buhan an hini maro a zavas, hag en em lakeas da barlant, ha Jesus hen roas en dro d'he vamm. Kement hini a ioa eno a oue estlammet o velet eun hevelep burzud, hag an oll a veule Doue en eur lavaret: «eur prophet braz a zo savet en hon touez, ha Doue a zo deuet da velet he bobl.»

Eun dervez a zeui, Jesus a zihuno an dud oll euz a gousket ar maro, evel a lavare gueich all an den santel Job. A vremañ dija e ro adarre ar vuez, ebarz er zacramant a binijen, d'ar re a ioa maro dirac Doue dre ar pec'het marvel.

### 26. Ar bec'herez Madalen.

Eun pharizian, he hano Simon, a bedas Jesus da vont da leina d'he di. Hor zalver a ieas hag en em lakeas ous taol. Hogen, er gear-ze, ez oa eur plac'h, he hano Madalen, hag a ioa anavezet gant an oll evit eur plac'h fall. Ar plac'h-se, o veza clevet edo Jesus e ti ar pharizian, a

denas di gant eur pod lenn a louzou a c'houez-vad. Ha setu hi d en em strinka da dreid hor zalver, d'ho goalc'hi gant he daelou ha d'ho zec'ha gant he bleo, gondeze e poke dezho hag e seuille varnho al louzou a c'houez-vad a ioa deuet ganthi. O velet kement-se, ar pharizian a lavaras ennhan he unan : «ma vije bet an den-ma eur prophet, ne vije ket bet eh gouzout petra eo ar vaouez-se a zo eharz he dreid. Anavezet en devije dioc'htu ne d'eo nemet eur pez fall.» Jesus, o c houzout petra zonje ar pharizian, a lavaras dezhan : «Simon, m em euz eun dra da lavaret deoc h. daou zen a vanke arc'hant da eun all ; unan a vanke pemp cant diner, hag egile, anter-cant. Evel n o doa ket e be a dra da baea, an hini m'oant dleour dezhan a baidounas da bep hini anezho ar pez a vanke. Brema me c houlenn ouzoc'h pehini anezho ho daou a dlie caout brassa carantez evit eun hevelep madoherour?» Simon a respountas : «an hini, meelians, a zo bet pardounet ar muia dezhan» — «Ne c'houffet ket comz gant muioc h a skiant,» eme Jesus ; hag, o treī neuze oc'h ar hec hevez, hor zalver a lavaras d ar pharizian : «guelet a rit ar vaouez-se? Me zo deuet d'ho ti, ha n'o peuz ket roët a zour dinn da voalc hi va zreīd hervez giz ar vro ; mes hi e deuz ho goalc'het gant he daëlou hag ho zec'het gant he bleo. N'o peuz ket sonjet poket dinn pa'z oun erruet, hag hi, abaoue m'eo deuet en ti, n'e ket bet ehanet da boket da va zreīd. N'o peuz ket scuillet a eol var va fenn,

hag hi e deuz seuillet var va zreid eur podad louzou a c'houez-vad. — Setu perac m'hel lavar deoc'h, calz a bec'hejou a zo pardounet dezhi abalamour m'e deuz discouezet calz a garantez.» Goudeze e lavaras d'ar bec'herez: «ho pec'hejou a zo pardounet; it e peoc'h!»

## 27. Cannadet Ian-Vadezour.

Jesus a veve paour ha dianavezet; setu perac eleiz a dud ne gredent ket e vije heñ ar Messias. — Ian-Vadezour a c'hoanteas rei tro dezhan da ziscleria dirac an oll e teue a berz Doue. Cass a reas eta d'he gaout daou euz he ziskibien da c'houlenn diganthan. *«hag heñ oa an hini a dlie dont, pe eun all a dlet da c'hortoz?»* Evit oll respount, Jesus a lavaras d'ar gannadet-se, en eur gomz euz ar miraclou m'edo o paouez ober: «it da gounta da Ian ar pez o peuz guelet ha clevet. ar guelet roët d'ar re zall, ar c'hlevet d'ar re vouzar, ar c'herzet d'ar re gamm, ar iec'het d'ar re lor, ar vuez d'ar re varo, hag an Aviel prezeget d'ar re baour. Hag eüruz an nep ne gavo ket abeg ennon abalamour m'eo paour ha disler va doare!»



Ar prophet Isaïas en oevoa lavaret guech all: «Doue a deuio he unan d'ho savetei. Neuze ar re zall a zigoro ho daoulagad da velet, hag ar re vouzar, ho diouscouarn da glevet.»

## PEVARE PENNAD.

*An eil blavez ma prezegas Jesus-Krist.*

### 28 Jesus a bare eun den clanv 38 vloaz a ioa.

Jesus a ieas da Jerusalem evit goueliou Pask. Hogen, bez' ez oa e Jerusalem eur pinsin, hanvet pinsin Bethsaida, hag a ioa pemp porched da vont d'he gaout. Ebarz er porchedou-ze e veze bandennadou tud elañv, tud dall, tud camm, tud seizet, o c'hedal ma vije fiñvet an dour er pinsin. Rac eun eal a deue bep ar mare da fiñval an dour, hag ar c'henta a ziskenne er pinsin, goude ma veze bet an eal oc'h ober he dro, a veze pareet dioc'htu, n'euz fors peseurt eleñvet en devije. Bez' ez oa eno eun den hag a ioa elañv eiz vloaz ha tregont a ioa. Jesus, o veza remerket an den-ze etouez ar re all, a c'houlennas diganthan: «ha c'hoant o peuz-c'hou da veza pare?» Hag heñ a respountas: «Aotrou, n'em euz den d'am zeuler er pinsin pa vez bet fiñvet an dour; hag epad ma vezan o clask tostaat, eun all a ia ato e va raoc.» Jesus a lavaras dezhan: «savit, cassit ho cuele ganeoc'h, ha kerzit d'ar gear.» Ha kerkent an den-ze a oue pareet; cass a reas he vele ganthan, ha ractal ez eas d'ar gear. Jesus, o veza he gavet goudeze en templ, a lavaras dezhan adarre: «setu

c'houi pare brema, divoallit da bec'hi hiviziken, gant aoun na errufe goassoc'h c'hoaz ganeoc'h.»

Hor zalver a reas ar miracl-se da zadorn, hag ar iuzevien a c'hrosmole; rac credi a reant oa difennet ober eun dra evelse da zadorn. Evit clask reï dezho da gompren en doa guir da ober ar pez a rea, Jesus a lavaras: «va Zad a labour bepret, ha me ive.» Ar iuzevien, o velet e felle dezhan en em lakaat cavatal gant Doue, o devoue muioc'h-mui a zrouc outhan, hag o devoa c'hoant d'hen lakaat d'ar maro. Mes Jesus a zisclerias dezho a vouez huel oa e guirionez Mab da Zoue, hag oa carget gant he Dad da varn ar bed oll. Lavaret a reas dezho: «e guirionez m'hel lavar deoc'h, an nep a zelaou va c'homzou-me, hag a gred en Hini en deuz va digasset, hennez en devezo ar vuez a bado da viken, ha ne vezo ket barnet; mes tremen a raio dioc'htu euz ar maro d'ar vuez. Dont a rai ar mare, ha deuet eo dija zoken, ma clevo ar re varo mouez Mab an den. Ar re o devezo great ar mad a zavo euz ar bez evit caout ar vuez a bado da viken; mes ar re o devezo great an drouc a zavo euz ar bez evit beza barnet ha coundaonet.» Hag evit discouez oa e guirionez Mab da Zoue, e lavaras dezho c'hoaz: «ar burzudou a ran a ro testeni oun digasset gant va Zad.»

Dija, en amzer al lezen goz, Doue a garie ober vad d'an dud en eul leac'h bennac choazet ganthan dreist an oll blasou all, evel pisin Bethsalda. Evelse ive, en amzer al lezen nevez, ez euz chapelou ha pardouniou e pere ec'h en em blij an Aotrou Doue o scuill varnomp he c'hrasou, gant muioc'h a largentez eget e nep leac'h all ebet.

### 29. Seis Parabolen rouantelez Doue.

Jesus, o veza eun deiz e kichen lenn Jenezareth, a bignas en eur vag, hag en em lakeas ac'hano da gelen ar bobl-tud a ioa oc'h he beul. Setu ama e pe feson e prezegas.

1. **Parabolen an had.** — «Eun den, emezhan, a ioa eat da hada ed en he bark. Hag epad m'edo o vont, darn euz ar greun a gouezas hed an hent, hag a oue ractal debret gant al labouset. Darn all a gouezas var eun tamm-douar mernoc, hag a ziouanas; mes mervel a rejont ive ker buhan abalamour

m'oa re zec'h ha re galet an douar dezho. Darn all c'hoaz a gouezas etouez ar spern, hag a oue mouget gant ar re-ma dre ma savent. Darn all erfin a gouezas varn an douar mad, hag a zougas frouez, lod tregont, lod tri-ugent, ha lod all betec cant var unan. An nep en deuz diouscouarn da zelaou, n'en deuz nemet coumpren.»

Hor zalver a roas he unan da anaout d'he ziskibien petra zinifie ar barabolen-ze. «An had, emezhan, eo comzou Doue. Ar greun a gouez hed an hent a verk ar re a glev comzou Doue, mes eb en em lakaat e poan d'ho c'houmpren; an diaoul a deu hulhan goudeze da lamet ar c'homzou-ze euz ho c'haloun, gant aoun na deuffent d'en em zavetei o credi anezho hag oc'h ober ar pez a verkont. Ar greun a gouez var ar vein a verk ar re a zelaou gant joa comzou Doue, mes ne lezont ket ar c'homzou-ze da c'hrizienna doun en ho c'haloun; an dud-ze ne gredont nemet evit eur pennadic-amzer ehken, ha, kerkent ha ma stourm eun dra bennac outho, kerkent ha ma'z euz eur boan bennac da c'houzañv evit Doue, setu hi o trei kein d'ar virionez. Ar greun a gouez etouez ar spern a verk ar re a ra ive digemer mad da gomzou Doue, mes ne dennont frouez ebet anezho, abalamour ma'z int re nec'het gant traou ar bed-ma, ha ma'c'h en em lezont da veza touellet gant ar garantez direiz evit madou ha plijadurezou an douar. Erfin, ar greun a gouez var an douar mad a verk ar re a zelaou comzou Doue gant plijadur, ho mir gant respet en ho c'haloun, hag a zoug frouez dre ar boan a gemeront da gerzet dre an hent a ziscouez dezho ar c'homzou-ze.»

2. Parabolen an Draoc. — «Rouantelez an eñv a zo heñvel ouz eun den hag en doa hadet greun mad en he bark. Mes epad m'edo he dud o cousket, he enebour a ieas da hada draoc etouez ar gunnis, hag heñ kuit goudeze. Pa deuas an ed da veza hir ha da zioda, e oue remerket an draoc en he douez. Ar zervicherien a lavaras neuze d'ho mestr: «daoust ha n'o poa ket hadet a c'hreun mad en ho park? Penaoz eta ez euz deuet kement-se a zraoc charz?» Ar mestr a respountas. «va enebour,

emezhan, eo en deuz great an dra-ze » — « Mad, eme ar zervicherien, mar kirit, ni a ia diocʼhtu da denna al louzou fall-ze » Mes ar mestr a lavaras : « arabad eo, gant aoun na deuffe ar guinis ganeocʼh da heul an draoc. List an eil hag egile da greski betec an eost, ha, pa deui an eost, me lavaro dʼar re a ielo da vidi lakaat an draoc a gostez hag he zastum a hordennou da ober tan. Evit ar guinis avad, a livirinn dezho, taolit evez dʼhe cʼhorren piz e va grignol. » Jesus a roas da anaout evel-ben petra zinifie ar barabolen-ze : « an hini, emezhan, en deuz hadet ar greun mad, eo Mab an den ; ar park eo ar bed, hag ar greun mad, bugale Doue. An draoc eo bugale an diaoul ; an enebour en deuz he hadet eo an diaoul he unan ; an



eost eo fin ar bed, hag ar re a ia da vidi, an elez. Evel eta ma vez lakeat an draoc a gostez da ober tan, evelse e vezo great ive da fin ar bed. Mab an den a zigasso he elez da lamet euz he rouantelez an dud a scouer fall hag an oll bec'herien, hag ar re-ma a vezo taolet ive en tan da zevi. Eno e vezo leñv ha scrign-dent. Neuze an dud vad, er cʼhountrol, a lugerno evel an heol e rouantelez ho Zad pehini zo en eñv. »

3. Parabolen ar cʼhreunen sezo. — Jesus a lavaras cʼhoaz : « rouantelez an eñv a zo heñvel ouz eur cʼhreunen sezo a ia eun den da bada en he bark. Ar cʼhreunen-ze, evit guir, eo ar bihanna euz an oll hajou ; mes pa

vez diouanet, n'euz louzaouen all ehet ket braz hag hi dont a ra da veza eur vezen a behini ar scourrou a zervich da e blud d'al labouset.»

4. PARABOLEN AR GOELL. — «Rouantelez an eñv a zo heñvel ouz eun tamm goell a laka eur vaouez e tri damoueziat bleud, hag a ra d'an toaz oll goi.»

5. PARABOLEN AN TENZOR. — «Rouantelez an eñv a zo heñvel oc'h eun tenzor cuzet en eur park. An nep a gav an tenzor-ze ne lavar ger da zen; mes kement a joa en deuz da veza he gavet ma verz kement tra en deuz evit prena ar park e pehini ema.»

6. PARABOLEN AR BERLEZEN. — «Rouantelez an eñv a zo heñvel oc'h eur marc'hadour a zo o redet bro evit clask perlez. O veza cavet unan gaër, ez a buhan da verza kement tra en deuz evit he prena.»

7. PARABOLEN AR PESKET MAD HAG AR PESKET FALL. — «Rouantelez an eñv a zo e'hoaz heñvel ouz eur rouet a daoler er mor hag a deu ennhan a bep seurt pesket. Pa greder eo dya leun, ar besketerien hen tenn er meaz, ha goudeze ez eont da azeza var an aod evit dibaba ar pesket Ar re vad a zalc'hont gantho, hag ar re fall a stlapont kuit. Evelse e vezo great ive da fin ar bed. An elez a deuio da zisparti ar re vad dioc'h ar re fall, hag ar re-ma a vezo strinket e tan an ifern. Eno e vezo leñv ha scrign-dent.»

### 30. Jesus a ra d'an avel paouez da c'hoeza.

Eun dervez bennac goude beza kelennet ar bobl evelse, Jesus a lavaras d'he ziskibien: «pignomp en eur vag, ha deomp en tu all d'al lenn.» Neuze eun doctor euz al lezen a deuas d'he gaout en eur lavaret: «Mestr, me m euz c hoant da vont ganeoc'h.» Mes hor zalver, o c'houzout oa stag caloun an doctor-ze ous madou ar bed-ma, a lavaras dezhan: «al lern o deuz ho zoullou en douar, hag al labouset o deuz ho neizou; mes Mab an den n'en deuz ket eur plas da c'hourvez.» Ha var gement-se an doctor a ieas en dro.



Coulsgoude Jesus, o veza pignet er vag, en em roas da gousket. Ha setu eun avel greñ o tont da e hoëza var al lenn, hag ar vag oc'h en em garga a zour. Diskibien hor zalver a deuas d'he zihuna, en eur lavaret: «Mestr, emaomp o vont da goll.» Ha Jesus a respountas: «Perag petra o peuz aoun, tud a nebeut a feiz?» Ha setu hen o sevel, hag oc'h en em lakaat da c'hourdrouz an avel hag ar mor, ha kerkent an avel hag ar mor a deuas da veza sioul. Hag an diskibien, souezet hag estlammet, a lavare an eil d'egile: «Peseurt den eo hema-ta, pa'z e gour an avel hag ar mor a zent outhan?»

Ar mor ama a verk ar bed, hag ar vag, an Ilis: an Ilis a harzo ouz an oll barrou-amzer, abalamour Jesus-Krist a zo ato ganthi.

### 31. Merc'h Jaïr; ar vaouez clanv.

Pa deuas Jesus en dro gonde beza bet en tu all d'al lenn, eun den, he hano Jaïr, hag a ioa unan euz ar pennou braz euz ar vro, en em strinkas d'he dreid en eur lavaret: « Aotrou, va merc'h a zo o vont da vervel. Deut da lakaat ho taouarn varnhi evit ma pareo. » Ha Jesus a ieas ganthan.

Epad m'edo o vont, dre greiz ar bobl-tud a ioa deuet d'he gaout var ribl al lenn p'o doa clevet lavaret oa distro euz an tu all, eur vaouez, hag a ioa clanv daouzec vloaz a ioa, a dosteas outhan dioc'h an adreñ. Ar vaouez geaz-se e devoa dispignet he zammic pe a dra o clask beza pareet gant ar vedeinet, ha vad ebet n'o devoa great dezhi. Hogen, o veza eat adreñ kein hor zalver, ne reaz nemet touch oc'h costez he zaë divar c'horreic, ha raktal e oue pare. Jesus a zistroas outhi en eur lavaret: « Va merc'h, ho feiz en deuz ho saveteet; it e peoc'h! »

N'en doa ket achuet mad ar ger-ze pa deujer da lavaret da Jaïr : « d'ober petra ober poan d'ar Mestr eb ezom ? Ho merc'h a zo maro. » Mes Jesus, o veza clevet ar gomz-se, a lavaras d'an tad : « ne rit van ebet evit kement-se ; credit ebken hag ho merc'h a vevo » Pa erruas e ti Jaïr, e cavas eno eleiz a dud o vouela hag oc'h hirvoudi. Hor zalver a lavaras dezho : « ne vouelit ket ; ar verc'h-se n'e ket maro ; cousket eo ez eo. » Mes hi a rea goab anezhan, o c'houzout ervad oa maro. Neuze ez eas e cambr ar verc'h gant he zad hag he mamm, ha gant Per, Jakes ha Ian, hag, o veza croget en he dorn, e lavaras dezhi : « plac'h iaouank, m'hel lavar deoc'h, savit ! » Ha kerkent ar verc'h a zavas, hag en em lakeas da vale dre an ti.

### 32 Jesus a joaz an daouzec abostol.

Eun niver braz a dud a deue bemdez, hag a bell hag a dost, da glevet Jesus. Hor zalver en devoa calz truez outho ; rac heñvel oant ous bandennadou deñvet ha n'o deuz pastor ebet d'ho ren. Setu perac e lavaras d'he ziskibien : « puill eo an eost, mes al labourerien a zo nebeut anezho. Pedit eta Mestr an eost ma plijo ganthan digass labourerien d'he zastum » Jesus a dremenas an noz varlerc'h o pedi. Antronoz-vintin e c'halvas he ziskibien en dro dezhan, hag e choazas en ho zouez daouzec, da bere e roas an hano a *ebestel*, da lavaret eo, cannadet. Setu ama hanoiou an daouzec abostol : Per hag Andre ; Jakes, mab da Zebedee, ha Ian ; Philip ha Barthelemi ; Thomas ha Maze ; Jakes, mab da Alphee, ha Thaddee, Simon, ar c'hananean, ha Judas Iscariot, pehini a oue an treitour. Jesus a gassas an daouzec-se dre ar Judee, en eur rei dezho ar c'halloud da barea ar re glañv, da lakaat ar re varo da zont adarre e buez, ha da gass an drouc-sperejou euz a gorfou an dud, ma vijent eat ennho. Araoc ho c'hass, e comzas outho evel-hen : « it eta da brezec en eur lavaret : tostaat a ra rouantelez an eñv. Ne gassit netra ganeoc'h nemet ho paz. Pa'z eoc'h

en eun ti hennac, livirit : ar peoc'h ra vezo en ti-ma ! Ha mar d'eo an ti-ze din a beoc'h, e vezo great dezhan hervez ho coulenn ; ma n'e ket, ar pez o pezo goulennet evithan a vezo roët deoc'h oc'h unan. Pa gavoc'h unan bennac ha ne fello ket dezhan ho tigemeret, pe selaou ho comzou, deuit kuit euz an ti pe euz ar gear-ze en eur heja ar boultren diouc'h ho treid. E guirionez m'hel lavar deoc'h : Sodom ha Gomorr ne vezo ket ker reuzeudic ho doare da zeiz ar varn ha ma vezo hini an ti pe ar gear-ze. Ho cass a ran evel oanet etouez bleizi ; o pet eta ijinn ar zarpant, mes ii afo eün gant oc'h hent evel ar goulm. Divoallit rac an dud : ho kelver a raïnt dirac ar varnerien, hag ar re-ma a roio urs d'ho seourjeza. Ho lakaat a raint zoken d'ar maro, ha dall aoualc'h e vezint evit eredi e plijint da Zoue oc'h ober goassa ma c'hellint deoc'h. An diskib n'ema ket en tu all d'he vestr : mar d'eo bet galvet ar Mestr, Beelzebuth, peseurt hano ne vezo ket roet d'he ziskibien ? N'o pezet ket aoun rac ar re a laz ar c'horf ha ne c'hellont ober droue ebet d'an ene ; mes o pezet aoun kent rac an hini a c'hell cass ar c'horf hag an ene d'an ifern. Digorit frank ho kinou da reï testeni ac'hanon-me dirac an oll. — An nep a anzavo ac'hanon dirac an dud, me ive hen anzavo dirac va Zad pehini zo en eñv. An nep a gar he dad pe he vamm muioc'h eged-on-me, n'e ket din ac'hanon. Hag an nep ne zoug ket he groaz evit dont d'am heul n'e ket din ac'hanon. An nep piou bennac ho selaou-c'houi, am zelaou-me ; hag an nep piou bennac ho tisprij-c'houi am disprij-me. An nep ho tigemer-c'houi am digemer-me, hag an nep am digemer-me a zigemer an Hini en deuz va digasset. An nep piou bennac a roio deoc'h eur banne dour em hano-me, ne gollo ket he recoumpans. »

An ebestel a ieas eta daou ha daou da brezec ar binijen. Ober a reant d'an drouc-sperejou kuitaat corfou an dud ma vezent eat ennho, ha parea a reant calz tud clañv o touch outho ho biziet soubet en eol. Divezatoc'h, Jesus 'a joazas c'hoaz daouzec ha tri-ugent diskib all evit sicour an ebestel, hag evit mont, eveldho, daou ha daou en he raoc.

Ar grosou m'oa deuet hor zalver da zigass var an douar a oue semllet gant ae daouzec abostol, evel ar vennoz roet gueich all gant Abraham a ioa bet ingalet etre daouzec mab Jacob. An ebestel, nemet eur vaz gantho en ho dorn, a c'houenas ar bed oll dre an nerz eoz a gomzou Doue a brezegent d'an dud; evelse Jedeon, gant eur vandennadic soudardet ha ne oa gantho nemet trompilou hag a bep a letern, goulou ennhan, en devoa trec'het gueich all eun arme a enebourien ha ne c'helle den ho niveri.

## 33 S. Ian-Vadezour dibennet.

Herodes, roue ar Galilee, en devoa kemeret evit pried, a enep peb gwir ha peb lezen, Herodiades, greg he vreur. Ian a ioa eat d'he gaout evit rebech dezhan ar scouer fall a roë e kement-se. «Pec'het o peuz, emezhan d'ar roue, o tele her evit pried greg ho preur.» Herodes a reas kement a zrouc ennhan o clevet ar rebech-se ma roas urs da zastum Ian-Vadezour ha d'hen teuler er prizoun, carget a chadennou. Mes an dra-ze ne oue ket aoualc'h evit Herodiades: houma, en he c'hounnar, a glaskas an tu da lakaat d'ar maro ar prophet calounec, rac ne c'helle mui he c'houzañv abaoe ma rondaone he buez direol.



Hogen, d'un deiz m'oa ganet, Herodes a roas eul lein vraz d'he offiserien ha d'an dud a renk huela euz ar Galilee. Merc'h Herodiades a zansas epad lein hag a blijas kement da Herodes, ha d'ar gounpagnunez a ioa oc'h taol, ma lavaras dezhi ar roue

«goulennit diganeñ ar pez a geroc'h, ha me hen roio deoc'h, ha pa ve zoken an anter euz va rouantelez e ve.» Hag er memes amzer e touas var he le e talc'hje mad d'he c'her. Ar verc'h a eas neuze er meaz euz ar zal da c'houlenn cuzul digant he mamm. — «Va mamm, emezhi, petra c'houlennin?» Hag he mamm dezhi kerkent: «goulenn penn Ian-Vadezour.» Ha setu ar verc'h da zistrei da gaout Herodes, ha da lavaret dezhan: «me c'houlenn ma vezo digasset dinn ama diouc'htu penn Ian-Vadezour var eur plad.» Ar goulenn-ze a reas calz poan d'ar roue; mes abalamour m'en devoa touet var he le e raje ar pez a vije goulennet diganthan, e cassas tud vactal da zibenna Ian-Vadezour en he brizoun. Ar penn a oue digasset er zal var eur plad, ha roet d'ar verc'h iaouank, hag houma a eas rac eün d'he gass d'he mamm.

Evel Ian-Vadezour, ar prophet santel Elias a ioa eat ive, guech all, da gaout Akab, ar roue difeiz, hag hema, dre gassouni ouc'h ar virionez, a ioa falvezet dezhan ive lakaat d'ar maro an den Doue.

### 34 Jesus a laka ar bara da greski.

Araoc goueliou Pask, an ebestel a zistroas da gaout ho Mestr, evit counta dezhan ar pez o doa great epad m'oant bet o vale dre ar vro, daou ha daou, en eur brezec. Jesus a lavaras dezho neuze: «deut da ziskuiza eun tammic.» Setu hi eta da lignat en eur vag, ha da vont en tu all da vor ar Galilee, en eul leac'h gouez ha distro. Mes eun maread tud a eas di var ho lerc'h. Jesus, o velet an niver braz-se a dud, en devoue truez outho. En em lakaat a reas da genta d'ho c'helen ha da barea ar re glañv a ioa en ho zouez. Dioc'h an abardaëz, he ziskibien a deuas d'he gaout, en eur lavaret: «emaomp ama en eul leac'h gouez, hag ema erru an noz. Livirit eta d'an dud-se en em denna er c'heriadennou hag er bourcou divar dro, el leac'h ma c'hellint prena eun tamm bennac da zibri.» Jesus a respountas: «roit dezho da zibri oc'h unan. Pet bara a zo ganeoc'h?» — «Pemp bara ha daou



besk, mes petra eo an dra-ze etre kement all a dud?» a lavaras an diskibien. Jesus a roas urs coulsgoude da lavaret d'an dud azeza war ar geot; ha goudeze e kemeras ar pemp bara hag an daou besk, hag, o veza hu benniget en eur zevel he zaoulagad etrezec an eñv, e reas tammou anezho hag ho roas d'he ziskibien da ingala etre ar bobl. Hogen, bez' ez oa eno pemp mil den bennac, dibri a rejont oll, hag oll o devoue leiz ho c'hof. Neuze Jesus a lavaras d'he ziskibien: «It da zastum ar pez a zo chomet a zilerc'h an dud, evit ne d'ai netra da goll.» Mont a rejont, ha gant ar pez a oa chomet a zilerc'h e oue pe a dra da garga daouzec paner. Ar bobl en devoue kement a anaoudegez vad evit hor zalver, abalamour d'ar miracl-se, m'en devoa c'hoant d'he lakaat da roue. Mes Jesus, o c'houzont petra zonje ar bobl, en em dennas kuit, hag a eas lenoz da Gapharnaum gant he ziskibien.

**35 Promessa divar benn sacramant an aoter.**

Antronoz, ar bobl a glaske Jesus e peb leach; be gaout a reas erfin e Capharnaum. Hor zalver, o velet ne glaske ao dud-se anezhan nemet abalamour an dervez araoc'h oa bet da zibri diganthan leiz ho c'hof, a lavaras dezho : « n'e ket evit caout ar bouet a ia da netra eo e tleit labourat, mes evit caout ar bouet a roio deoc'h Mab an den, hag a gasso ac hanoc'h d'ar vuez a bado da viken. Me eo ar bara a vuez a zo diskennet euz an eñv, an nep a zebro euz ar bara-ze a vevo da virviken. Hag ar bara a roinn-me da zibri eo va c'hof, a vezo lakeat etre daouarn ar vourevien evit silvidigez ar bed.» Hinuennou euz ar re a ioa ouz he zelaou a lavaras neuze : « penaoz e c'hello hema rei deomp he gorf da zibri?» Ha Jesus a respountas : « e guirionez, e guirionez m'hel lavar deoc'h ma ne zebrit ket corf Mab an den, ha ma ne evit ket he c'hoad, n'o pezo ket ar vuez ennoc'h. An nep piou bennac a zebro va c'horf hag a evo va goad en devezo ar vuez a bado da viken, ha me a raio dezhan sevel euz a varo da veo d'an deiz diveza euz ar bed. Rac va c'horf a zo e guirionez eun dra da zibri, ha va goad, eun dra da eva.»

O clevet ar c'homzou-ze, meur a hini euz ar re a ioa oc'h heul hor zalver a deuas ho feiz da laoskaat, hag a ieas kuit en eur lavaret : « setu aze traou tenn da gleved, piou a c'hell credi kement all?» Mes Jesus a gendalc'has da brezec oa red credi ar pez en devoa disclerjet diwar benn ar zacramant adorabl euz an aoter, ha d'ar fin e c'houlennas digant he ebestel : « ha c'houi, c'hoant o peuz ive da vont kuit?» Per a respountas raktal en hano an oll ebestel : « Mestr, da gaout piou ez affempni? ho comzou-c'houi a ro ar vuez a bado da viken. Evidomp-ni a gred hag a anavez ervad eo c'houi ar C'hrist, hag ez oc'h e guirionez Mab da Zoue.»

Ar mann, guen ha deas evel ar mel, a gouezas bemdez euz an eñv kert ha ma chomas an Israelited en dezert, evit maga ha creski ennho bues ar c'horf. Ar mann-ze a

ioa eur merk euz ar bouet se eb he bar a zisken bemdez euz an env var an aoter, hag a ziskenno betec fin ar bed, evit beza ingalet etre ar gristenien fidel, ha servichout da vaga ha da greski en ho eneou ar vuez dreistnatur euz ar c'hras.

## PEMPET PENNAD

*An trede blavez ma prezegas hor Zalver Jesus-Krist*

### 36. Ar Gananeenn.

Jesus a skoas varzu Tir ha Sidon. Ha setu eur vaouez a Ganaan, hag hi paianez, o tont etrezec ennhan, en eur lavaret «Aotrou, mab da Zavid, o pet truez ouzinn! Va merc'h a zo goal-gasset gant an drouc-speret.» Mes hor zalver ne reas van evit he c'hlevet. Ha setu he ziskibien da lavaret dezhan «roït he c'hounje dezhi; rac ne ra nemet crial var hon lerc'h.» Ha Jesus a respountas: «n'oun bet digasset nemet da gaout an deñvet dianket euz ar bobl a Israël.» Neuze ar vaouez-se a dosteas outhan, hag en em strinkas d'he dreid, en eur lavaret: «Aotrou, va zicourit, me ho ped.» Ha Jesus a respountas adarre: «n'e ket mad kemeret bara ar vugale evit hen teuler d'ar chass.» — «Guir eo, eme ar Gananeenn, eoulsgoude, Aotrou, ar chass bihan a zebr ar bruzunachou a gouez divar daol ho mestr.» Neuze Jesus a lavaras dezhi: «o maouez, ho feiz a zo braz. Ra vezo great deoc'h hervez m'o peuz goulennet!» Ha kerkent merc'h ar vaouez-se a deuas da barea.

Jesus a gav ar feiz etouez ar baianet a Zidon, evel Jonas her c'havas ive gueich all etouez ar baianet a Niniv.

### 37 Ar renk kenta roët da S. Per.

Jesus, o veza deuet da gear Cesaree, a c'houlennas digant he ziskibien: «piou a zonch deoc'h oun-me!» Ha setu Simon-Per da respount dioc'htu: «c'houi eo ar C'hrist, guir Vab Doue!» Neuze Jesus a lavaras dezhan: «eürus oc'h, Simon, mab da Jonas, abalamour n'e ket



gant car na mignoun eo o peuz desket an dra-ze, mes gant va Zad pehini zo en eñv. Setu perac me a lavar deoc'h . . . c'houi a zo Per, da lavarel eo, mean, ha var ar mean-ze me a ziazezo va Ilis, hag an ifern gant he oll c'halloud ne vezo biken treac'h dezhi. Me a roio deoc'h alc'houeziou rouantelez an eñv, ha kement tra o pezo hammet var an douar a vezo hammet eharz en eñv, ha kement tra o pezo dihammet var an douar a vezo ive dihammet en eñv »

Jesus a joazas an abostol s. Per evit beza ar mean diazez hag ar penn euz he Ilis, abalamour m'oa bet ar c'henta o sevel he vouez evit discleria dirac an oll ec'h anaveze hor zalver evit guir Vab Doue. Setu dija tost daou vil bloaz zo m'ema an Ilis en he za, souun ha dress, en despet d'an oll barrou amzer a gouez varnhi, hervez ar bromessa great gueich all da s. Per gant hor zalver Jesus-Krist.

### 38. Transfiguration hor Zalver

C'houec'h dervez goude, Jesus a gemeras Per, Jakes ha Ian, hag ho c'hassas ganthan var eur menez huel. Eno ec'h en em *dransfiguras* dirazho; he dal a deuas da



veza skeduz evel an heol, hag he viscamant guen evel an erc'h. Ha setu Moizes hag Elias o tont var ar menez da gomz ganthan. He galoun leun a joa o velet kement all, Per a lavaras neuze da Jesus: «eun dudi eo beza ama, mar kirit, ni zavo ama tri delt, unan evidoc'h, eun all evit Moïzes, hag eun all evit Elias.» N'oa ket he gomz ganthan peur-achuet pa oue goloet, heñ hag an daou abostol all, gant eur goabren lugernuz. Ha setu eur vouez o tont euz a greiz ar goahren, hag o lavaret: «Hema eo va Mab muia caret, an hini m'eo va oll flijadur sonjal ennhan; selaouit-heñ.» O clevet ar vouez-se, an diskibien a oue spountet, hag a gouezas var ho fenn d'an douar. Mes Jesus a ieas d'ho c'haout, hag a douchas outho, en eur lavaret: «savit, ha n'o pezet aoun ebet.» Sevel a rejont ractal ho daoulagad, ha ne veljont mui den en dro dezho nemet Jesus. Hor zalver a lavaras dezho neuze: «ne livirit ger euz ar pez o peuz guelet ama, ken na vezo savet Mab an den euz a varo da veo.»

Hor zalver, en he dransfiguration, en em ziscouez d'he ziskibien e creiz etre an daou zen brudeta euz al lezen goz, Moizes, an hini a roas al lezen d'ar bobl a Israel, hag Elias, ar prophet-se a reas kement a viraclou. Mes mar d'oa caër ar re-ma da velet, kement-se ne oa netra e scoaz ar pez ma'z oa Jesus he unan. Hor zalver a falvezas dezhan rei da anaout dre eno eo diganthan e teu peb genet ha peb nerz ken el lezen goz, ken el lezen nevez.

### 39. Jesus, mignoun ar vugale. — Ar pec'het a ecouer fall.

Eun dervez, Jesus a ioa dija skuiz o prezec. Ha setu e teujot da zigass dezhan eur maread bugaligou vihan, evit ma plichesse ganthan lakaat he zaouarn varnezho hag ho bennigen. An ebestel a scandale ar mammou, hag o doa c'hoant d'ober dezho mont en dro gant ho



bugale. Mes Jesus a lavaras d'he ebestel: «list ar vugaligou-ze da zont betec ennon; rac d'ar re-ze ha d'ar re a zo heñvel outho eo rouantelez an eñv.» Ha

neuze e kemere ar vugale-ze euz a-dre divreac'h ho mammou, e vriate anezho gant carantez, hag ec'h astenne he zaouarn varnho evit ho bennigen.

Eur veich all diskibien hor zalver a c'houlennas diganthan: «piou a vezo ar brassa e rouantelez an eñv?» Neuze Jesus a c'halvas eur c'hrouadur, hag, o veza he lakeat e creiz he ziskibien, e tavaras d'ar re-ma: «e guirionez m'hel lavar deoc'h, ma ne deuit ket da veza heñvel ouz bugaligou vihan, ne d'eoc'h ket da rouantelez an eñv. An nep a vezo humbl evel ar c'hrouadur-ma, hennez a vezo ar brassa e rouantelez an eñv. Hag an nep a zigemero em hano-me eur bugel evel hema, am digemero-me va unan. Mes an nep piou bennac a roio scouer fall da unan euz ar vugaligou-ze a gred ennon, guell e vije dezhan e vije bet staget eur mean-milin ouz he c'houzoug, hag e vije bet taolet evelse e goueled ar mor. Malheur d'an den a ro scouer fall! Divoattit da zisprijout unan ebken euz ar vugaligou-ma, rac, m'hel lavar deoc'h, ho elez mad a vel hepret fas va Zad pehini zo en eñv.»

Evel Tobias a oua benchet ha divoallet dioc'h peb drouc gant eun eal, evelse ive an dud oll o deuz eun eal evit ho divoal, petra bennac ne c'heller ket he velet gant daoulagad ar c'horf.

### 40. Divar benn pardouni an offansou. Ar zervicher ne fell ket dezhan pardouni.

Eun dervez an abostol s. Per a c'houlennas digant hor zalver: «Mestr, pet gueich e renkinn-me pardouni d'am breur, p'en devezo va offanset? Betec seiz gueich?» Ha Jesus a respountas: «ne lavaran ket deoc'h betec seiz gueich ebken, mes betec dec ha tri-ugent gueich seiz gueich. Setu perac rouantelez an eñv a zo heñvel ouz eur roue hag a c'hoanteas guelet penaoz edo ar gount etre he zervicherien hag heñ. Hogen, unan euz ar re-ma a vanke dezhan dec mit pez arc'hant. Evel n'en doa ket a be a dra da baëa, ar roue a roas urs d'he verza, heñ, he c'hreg, he vugale, ha kement munud mad en doa, evit

sevel ar pez a vanke. Mes ar zervicher-ze en em strinkas da dreid he vestr, en eur lavaret: «gortozit ganeñ, me ho ped, ha divezatoc'h me ho paëo.» Ar roue a gemeras neuze truez outhan hag hen lezas da vont kuit: pardouni a reas dezhan zoken ar pez a vanke. Ar zervicher-ze, o veza en em gavet goudeze gant eur zervicher all hag a vanke dezhan cant diner, a lammas dioc'htu da gregi en he c'houzoug, en eur lavaret: «ro dimn ar pez a vankes.»



Ar zervicher all en em strinkas d'he dreid oc'h he bedi da gaout truez outhan. «Roit amzer dimn, emezhan, ha divezatoc'h me ho paeo.» Mes heñ ne falvezas ket dezhan gortoz, hag a reas dastum he goumpagnoun hag he lakaat er prizoun ken n'en devije paet he zle. Coulsgoude ar zervicherien all euz ar palez a gavas an dra-ze eun dra iskiz, ha setu hi da gounta d'ar roue ar pez a ioa c'hoarvezet. Ar roue a c'halvas neuze dirazhan ar zervicher digaloun, hag a lavaras dezhan: «servicher fallacr, m'em euz pardounet deoc'h ho tle abalamour m'o peuz va fedet, ha ne dlhac'h-hu ket eta ive caout truez ouz ho coumpagnoun evel m'am euz-me bet va unan truez ouzoc'h?» Ha var gement-se ar roue, drouc ennhan, a lakeas ar zervicher-ze etre daouarn ar vourrevien ken n'en devije paet ar pez a vanke guennec evit guennec. Setu aze petra raio deoc'h ive va Zad pehini zo en eñv, ma ne bardounit ket d'ho preudeur euz a greiz ho caloun.»

### 41. Ar c'halloud da hamma ha da zihamma roet d'an ebestel.

D'ar memes mare Jesus a lavaras d'he ebestel : «e gurionez m'hel lavar deoc'h, kement o pezo hammet var an douar a vezo hammet ebarz en eñv, ha kement o pezo dihammet var an douar a vezo ive dihammet ebarz en eñv.»

«Hag an nep ne zelaou ket an Ilis a zo heñvel oc'h eun paian hag och eur publican.»

An nep ne zelaou ket an Ilis a erruo ganthan ar pez a erruas gant an dud a veve en amzer Noe : mont a rai da goll evel an dud-se, pere ne rejont van ebet ken nebeut evit clevet an aliou mad a roë Noe dezho a berz Doue.

### 42. Parabolen ar Samaritan.

Eun doctor euz al lezen a deuas eun deiz da gaout Jesus evit he denti : «Mestr, emezhan, petra dlean-me da ober evit caout ar vuez a bado da viken?» Jesus a c'houlennas outhan d'he dro : «petra zo scrivet el lezen?» Hag an doctor a respountas : «caret a reoc'h ho Toue euz oc'h oll ene, euz oc'h oll nerz hag euz oc'h oll speret, ha caret a reoc'h ive ho nessa eveldoc'h oc'h unan.» — «Respount mad o peuz great, eme hor zalver; n'o peuz nemet ober an dra-ze, hag e vevoc'h.» — «Mes, a c'houlennas adarre an doctor, piou eo va nessa?» Neuze Jesus a lavaras dezhan : «eun den a ioa o tisken euz a Jerusalem da Jeriko pa zaillas varnhan eur vanden laeroun. Ar re-ma hen lakeas, coulz lavaret, en noaz, ha, goude beza goal-skoët ganthan, ez ejont kuit, hag hen lezchont anter-varo var an hent. Eur belec a dremenas dre eno ha ne reas van evit he velet. Eur zervicher all euz an templ a reas ive ebiou eb en em zale da rei sicour ebet dezhan. Erfin, eur samaritan hag a ioa o veachi, o veza remerket e pe stat edo an den-ze, a gemeras truez outhan. Mont a reas d'he gaout, ha, da genta, e voalc'has he c'houliou gant eol ha guin, hag e lakeas varnho eun dra bennac da stanka ar goad. Goudeze e samnias



anezhan var he Ioan, hag her c'hassas ganthand an hostaliri. Antronoz e roas daou ziner d'an hostis, en eur lavarel: «o petsoursi euz an den am euz digasset ama ac'h, ha, ma n'o peuz ket a arc'hant aoualc'h aze, pa vinn distro, me baeo deoc'h ar pez o pezo dispignet ouspenn.» — Pehini euz an tri-ze, eme hor zalver d'an doctor, a gav deoc'h a oue nessa an den a ioa couezet etre daouarn al laëroun?» An doctor a respountas: «an hini en deuz kemeret truez outhan.» — «Mad, eme Jesus, it, ha grit evel en deuz great.»

### 43. Martha ha Mari.

Jesus a erruas goudeze e bourg Bethani. Eno, eur vaouez, he hano Martha, hen digemeras en he zi. Martha e devoa eur c'hoar, hanvel Mari, houma a deuas da azeza eharz treid hor zalver gant aoun da goll eur ger euz ar pez a lavarje. Koulsgoude Martha a ioa prez varnhi o clask pourchass eun tamm bennac da zibri. Mont



ha dont a rea dre an ti eb ehana; erfin e chomas en he

za dirac Jesus hag e lavaras dezhan: «Mestr, ne velit-hu ket e lez va c'hoar an oll labour ganen da ober? Livirit dezhi-ta sevel d'am zicour.» Mes hor zalver a respountas «Martha, Martha, poan ha tregaz a gemerit gant calz a draou. Hogen, n'euz nemet eun dra hag a ve ted. Mari e deuz choazet evitha al loden vella, hag al loden-ze ne vezo ket lamet diganti.»

#### 44 Peden an Aotrou.

Eun dervez m'oa bet Jesus o pedi en eul leac'h distro, unan euz he ziskibien a lavaras dezhan: «Mestr, deskit deomp pedi evel m'en deuz Ian desket d'he ziskibien.» Ha Jesus a respountas: «pa bedoc'h, livirit evel-hen. Hon Tad pehini zo en eñv, oc'h hano bezet santifiet, ho rouantelez deuet deomp, ho polontez bezet great var an douar evel en eñv. Roit deomp hirio hor bara pemdeziec, ha pardounit deomp hon offansou evel ma pardounomp d'ar re o deuz hon offanset, ha n'hon lezit ket da gouezn en dentation, mes hon dilivrit dioc'h an droue. Evelse bezet great!»

Jesus a lavaras c'hoaz: «deut oll davedon-me, c'houi pere a zo er boan hag a zindan ho pec'h, ha me a raio vad deoc'h. En em lakit e va zervich, ha deskit ganen-me beza douz hag humbl a galoun. Evelse e cavoc'h ar peoc'h a glask oc'h eneou. Rac e va zervich-me n'euz netra tenn, ha va gourc hemennou a zo eur beac'h scañv da zougen.»

#### 45 An danvad diauket hag ar pastor mad.

Jesus a ieas da Jerusalem evit gouel an tabernaclou; eno e kelennas ar bobl hervez he gustum hag e countas parabolennou euz ar re gaera. Etouez ar re a ioa aketuz da vont d'he zelaou, ez oa publicanet ha tud anavezet gant an oll evit pec'herien vraz. Ar pharizianet hag an doctoret euz al lezen a gave abec e kement-se. Hor zalver a rsscouezas dezho dre eur barabolen perac e earie guelet ar bec'herien o tont d'he gaout. «Ma ve unan bennac



ac hanoc'h, emezhan, hag en defle cant dañvad, ha ma teuffe da goll unan anezho, daoust ha ne lezfe ket an naontec ha pevar-ugent dañvad all el leac'h m'emaint o peuri, evit mont da redet var lerc'h an hini en deuz collet? Hag eur veich m'en defle he gavet, e sammfe anezhan laouen var he choug, ha, pa ve erruet er gear, e c'halvfe he vignounet hag he amezeien, en eur lavaret: «deut da gemeret perz em joa, rac va dañvad a ioa dianket, ha setu em euz he gavet adarre.» Evelse, m'hel lavar deoc'h, e vezo muioc'h a joa en eñv evit eur pec'her a raio pinijen, eget evit naontec ha pevar-ugent den just pere n'o deuz ket a ezom da ober pinijen.»

«Me eo ar pastor mad. Eur pastor mad a gass he zeñvet var ar peuri; bale a ra en ho raoc, hag hi a ia d'he heul, abalamour ma c'hanavezont he vouez. Evelse va deñvet-me a deu d'am heul, rac me a anavez anezhi hag hi a anavez ac'hanon. Me eo ar pastor mad. Eur pastor mad a ro he vuez evit he zeñvet. Mes an hini ne zivioul an deñvet nemet evit arc'hant, henni z a dec'h kuit pa vel ar bleiz o tont. Evidon-me a ro va buez evit va deñvet. Bez em euz c'hoaz deñvet all ha n'emaint ket c'hoaz ar vanden-ma. Red e din ho gervel da zont en he zourz, selaou a raint va mouez, hag evelse ne vezo nemet eur vanden deñvet ha nemet eur pastor.»

### 46 Ar mab prodic.

Jesus a lavaras c'hoaz : « eun den en devoa daou vab. Hag ar iaouanka anezho a lavaras d'he dad : va zad, roït dinn va lod euz ho tanvez. Hag an tad a rannas he zanvez etre he vugale. Abenn eun dervez bennac goude, ar mab iaouanka a reas he hacad da vont kuit euz ar gear. Ha setu heñ d'en em denna en eur vro bell, evit beva eno en he roll. Mes o ren ar vuez a rene, ar pez en devoa a deuzas buhan etre he zaouarn. Edo dija var an douar noaz, pa deuas eur gernez vraz er vro-ze. Evit herzel oc'h an naoun, ec'h en em lakeas neuze e servich eun den euz ar vro. Hema her c'hassas da eun ti en doa var ar meaz da zivoal ar moc'h. Hogen, ar mab prodic a vije bet joa ganthan carga he gof gant ar mez a zebre ar moc'h ; mes ne gave den da reï dezhan. Enfin, e tistroas ennhan he unan, hag e lavaras : « nag a bet mevel a zo er gear, e ti va zad, hag o deuz bara da zibri leiz ho c'hof, ha me a zo ama dare da vervel gant an naoun ! Mes ne jominn ket mui, nan, mont a rinn da gaout va zad, ha lavaret a rinn dezhan : va zad, pec'het am euz a enep Doue hag en oc'h enep-c'houi. N'oun mui din da veza galvet ho mab ; mes kemerit ac'hanon da vihana evit ho mevel. » Ha var gement-se, setu heñ en hent evit distreï da gaout he dad. He dad, o veza he remerket o tont a ziabell, en devoue truez outhan, en eur redaden e oue en he gichen, ha kerkent e lammas d'he vriata ha da boket dezhan. Coulsgoude ar mab a lavare : va zad, pec'het am euz a enep Doue hag en oc'h enep-c'houi, n'oun mui din da veza galvet ho mab ! Mes an tad ne roas ket amzer dezhan da achui, hag a lavaras d'he zervicherien : it buhan da gerc'hat brava sae am euz em armel da reï dezhan da viska ; digassit ganeoc'h ive eur bizou da lakaat dezhan var he viz, hag eur re voutou da lakaat en he dreïd. Ha goudeze it d'ar c'hraou da laza al leue lard a zo eno, ma vezo great eur goan vraz e verr. Rac va mab a velit aze a ioa maro, ha setu heñ beo adarre ; collet oa, ha setu heñ cavet. — Coulsgoude ar mab cossa



a ioa er park o labourat. Pa deuas d'ar gear dioc'h an abardaëz, e oue souezet o clevet trouz ha jolori en ti, ha setu heñ da c'houlenn ouz eur mevel petra a ioa a nevez. Ar mevel a gountas dezhan edot o pourchass eur goan vraz en henor d'he vreur a ioa distro. O clevet an dra-ze, ar mab cossa a ieas drouc ennhan, hag he dad o veza deuet d'he gaout, ec'h en em glemmas outhan en eur lavaret : abaoue keit all a amzer zo m'emaoun o labourat evidoc'h, n'o peuz biscoaz roet dimn eur c'havric ebken da zibri gant va mignounet, ha coulsgoude me'm euz great ato ho polontez e peb tra. Mes kerkent ha m'eo distroet d'ar gear ar mab-se en deuz lonket he zanvez o veva en he roll gant merc'hed fall, o peuz lakeat laza evithan al leue lard a ioa er c'hraou. Neuze he dad a lavaras dezhan : va mab, c'houi a zo ato ganeñ, ha kement tra a zo dimn a zo deoc'h ive. Mes red oa ober eur fest hirio da goan hag en em rei d'ar joa, abalamour ho preur a ioa maro, ha setu heñ beo adarre ; collet oa, ha setu heñ cavet.»

Ar baraboien-ze a zo eur gentel roët deomp gant Jesus-Krist divar benn ar zacrumant a binijen. Ar mab prodic a *anavez* da genta he bec'het, *keuz en deuz dezhan*, ha

*lausaat a ra calet en he benn* distrei da gaout he dad. Ouspenn ze, *coves* a ra he bec'het, ha prest eo da *zatisfia* pe da ober pinijen evit ar pec'het se, en eur goll he hano a vab evit beza mevel ebken e ti he dad. Evelse ar c'hristen a die ive anaout he bec'hejou, caout keuz dezho, ho c'hassaat, ho c'hoves, hag ober ar binijen a zo merket dezhan. Er feson-ze e teu adarre da veza mignoun da Zoue dre an absolven a ro dezhan ar belec.

## 47. Ar fals pinvidic hag ar paour-keaz Lazar.

Jesus a gelennas c'hoaz ar bobl dre harabolennou all evel houma: «bez' ez oa, emezhan, eun den pinvidic pehini a veze gwisket caër hag a rea cher-vad bemdez. Bez'ez oa ive eur paour keaz, he hano Lazar, hag a ioa he gorf goloët a c'houliou. Hema a veze gourvezet eharz dor an den pinvidic, o c'hortoz carga he gof gant ar bruzunachou a goueze divar he daol, mes den ne deue da zigass dezhan ar bruzunachou-ze; ne dostea outhan nemet ar chass euz an ti, a deue da lipat he c'houliou gant ho zeod. Hogen, dont a reas ar maro d'ar paour keaz-se, hag he ene a oue douget gant an elez d'al limbou e coumpagnunez Abraham. Dont a reas ive ar maro d'an den pinvidic, hag ene hema a oue stlapet en ifern. O veza savet he zaoulagad, epad m'edo eno o leski, e velas a ziabell Abraham ha Lazar en he gichen. Ha setu heñ da grial: tad Abraham, o pet truez ouzinn, ha digassit Lazar da zouba penn he viz en dour evit refreski va zeod eun tammic; rac n'oun ket evit herzel gant ar boan am euz e creiz ar flammou-ma. Mes Abraham a respountas: va mab, o pet sonch peger mad oa ho toare epad m'edoc'h var an douar, ha peger fall oa neuze hini Lazar; brema Lazar a zo er joa, ha c'houi er boan; peb hini d'he dro eo! Ouspenn zo, ac'hann d'al leac'h m'emaoc'h ez euz keit ma n'ema ket e galloud den mont ac'hann di, pe dont ac'hano ama.»

«Ar fals pinvidic a lavaras neuze: me hó ped da vihana, tad Abraham, da gass Lazar da di va zad da lavaret d'ar pemp breur am euz c'hoaz beo petra zo er plas-ma a boan, gant aoun na errufe gantho ive ar pez a zo erruet



ganeñ-me. Mes Abraham a respountas adarre: ho preudeur o deuz evit ho c'helen Moïzes hag ar brophetet; perac ne zelaouont ket ar re-ze? — Guir eo, eme ar fals pinvidic, mes ma'z affe d'ho c'haout unan bennac euz a douez ar re varo, me gred e teuffent kentoc'h da ober pinijen. — Nan, a respountas erfin Abraham, ma ne zelaouont na Moïzes nag ar brophetet, ne raffent ket muioc'h a van ha pa'z affe unan bennac euz a douez ar re varo da brezec dezho.»

### 48. Jesus a bare eun den ganet dall.

En eur zont euz an templ, eur zadornvez, da c'houel an tabernaclou, Jesus a erruas gant eun den hag a ioa ganet dall. He ziskibien a c'houlennas diganthan: «Mestr, pe abalamour d'he bec'hejou he unan, pe abalamour da bec'hejou he dud, eo an den-ze ganet dall?» Jesus a respountas: «ne d'eo nag abalamour d'he bec'hejou he unan, nag abalamour da bec'hejou he dud; mes evit reï tro da

Zoue da ziscouez he c'halloud hurzuduz.» O veza comzet evelse, hor zalver a grañchas d'an douar, a reas pri gant he granch, hag a lakeas ar pri-ze var daoulagad an den dall, en eur lavaret dezhan. «it d'en em voalc'hi e pinsin Siloë.» An den dall a reas, hag en eur zistreî ac bano e vele ker sclear ha peb hini.

Ar re ben anaïe, hag o devoa he velet meur a veich o clask an aluzen, a ioa souezet maro. Digass a rejont anezhan da gaout ar pharizianet, evit counta dezho penaoz oa bet pareet gant Jesus. Goude beza clevet he histor, ar pharizianet a lavare, hiniennou anezho: «ar Jesus-se ne deu ket a berz Doue, pa'z e guir ne vir ket ar zadorn.» Coulsgoude hiniennou all a lavaré ive: «penaoz e c'helfe eur pec'her ober miraclou evelse?» Lod all enfin ne felle ket dezho credi e vije bet dall an hini a ioa dirazho. Gervel a rejont eta he dud, hag e c'houlennjont digantho: «hag hema eo ho mab, an hini a livirit a zo ganet dall? Penaoz eta eo deuet ar guelet dezhan?» Hi a respountas: «gouzout a reomp eo hema hor mab, hag ez eo ganet dall. Mes evit lavaret deoc'h avad penaoz eo deuet ar guelet dezhan, n'her gouzomp ket. Goulennit

diganthan he unan, mar kiri; oad aoualc'h en deuz da respount deoc'h.» Ar pharizianet eta a c'houlennas adarre digant an hini a ioa bet dall: «penaoz en deuz Jesus digoret deoc'h ho taoulagad?» Hag heñ a respountas: «lavaret am euz great deoc'h dija, perac e fell deoc'h clevet diou veich ar memes tra? Daoust ha c'hoant o peffe ive da veza diskibien da Jesus?» Ar respount-se a dennas varnhan a bep seurt malloziou ha goal-bedennou a berz ar pharizianet. Coulsgoude e lavaras dezho c'hoaz: «me zo souezet ganeoc'h, ne c'houffac'h kel euz a beleac'h eo ar Jesus-se en deuz digoret dinn va daoulagad. Abaoue m'ema ar bed-ma en he za, n'ez euz biscoaz clevet lavaret e ve bet digoret he zaoulagad da eun den ganet dall. Ma ne vije ket bet a berz Doue an hini en deuz va fareet, n'en devije gellet biken ober kement all.» O clevet ar c'homzou-ze, ar pharizianet a ieas muioc'h-mui a gounnar ennho: «c'houi, emezho d'an hini a ioa bet dall, n'euz nemet fallagriez ouz oc'h beul, hag e fell deoc'h ober scol deomp-ni?» Ha var gement-se e lakejont anezhan er meaz euz ho zi.

Jesus a glevas oa bet lakeat er meaz ganlho, hag, o veza cavet anezhan goudeze var he hent, e c'houlennas diganthan: «credi a rit-hu e Mab Doue?» Hag heñ a respountas: «piou eo, Aotrou, evit ma credinn ennhan?» — «He velet a rit, eme Jesus; rac heñ he unan eo a gomz ouzoc'h.» Neuze an den a ioa bet dall a lavaras: «credi a ran, Aotrou,» ha ractal ec'h en em strinkas d'an douar evit adori hor zalver.

Ama e velomp o tont da vir en eur feson burzudus ar pez en devoa diclerict gueich all ar prophet Isaias: «ar re zall a zigoro ho daoulagad.» Eur miracl evel hennez ne c'hell beza great nemet gant an hini a zo «sclerijen ar bed.»

## 49 An dec den lor.

Gonde gouel an tabernaclou, Jesus a dremenas dre ar Samari hag ar Galilee. He setu dec den lor oc'h en em gaout ganthan, hag hi o chom a za dal m'her gueljont



hag o sevel ho mouez a ziabell, en eur lavaret, «Jesus, hon Mestr, o pet truez ouzomp!» Jesus, o veza ho remerket, a lavaras dezho: «it d'en em ziscouez d'ar veleien.» Ha setu, epad m edont o vont, ec'h en em gavchont pare. Unan anezho, o velet oa pare, a deuas dioc'htu var he giz en eur veuli Doue a vouez huel. Ha setu heñ d'en em strinka da dreid hor zalver evit he drugarekaat. Hogen, an den-ze a ioa eur samaritan, ha Jesus a lavaras dezhan. «daoust ha n'oc'h ket pare ho tec? E peleac'h eta ema an nao all? Var dec n'euz nemet unan, ha c'hoaz eo eun divroad, hag a ve distroet da rei gloar da Zoue!» — «Savit, ame hor zalver neuze d'ar samaritan-ze, hag it e peoc'h; ho feiz en deuz ho saveteet.»

### 50. Ar publican hag ar pharizian.

Jesus a gountas c'hoaz ar barabolen-ma evit rei eur gentel da hiniennou a fisie re var ho zantelez ho unan hag a rea fae var ar re all. «daou zen, emezhan, a ieas d'an templ da ober ho feden; unan anezho a ioa eur pharizian, hag egile, eur publican. Ar pharizian a jome en he za e creiz an templ, hag a rea he beden evel-hen: «me ho trugareka, o va Doue, abalamour n'oun ket heñvel ouz an dud all, ne d'int oll nemet laëroun, scraberien, avoultrerien, evel ma'z eo ar publican-ze. Me a



un diou veich er zizun, hag aketuz oun ato da haêa an deog euz a gement am euz.» — Ar publican en em zalc he e traoñ an templ, ha ne grede ket zoken sevel he zaoulagad etrezec an eñv, mes skei a rea var boul he galoun, en eur lavaret: «va Doue, o pet truez ouzinn, rac ne d'oun nemet eur pec'her.» — E gurionez m'hel lavar deoc'h, eme hor zalver, ar publican-ze a zistroas d'ar gear gant gras Doue en he galoun; mes egile, nan. Rac an nep piou bennac en em huela a vezo izeleat, hag an nep piou bennac en em izela a vezo hueleat.»

### 51. An den iaouank pinvidic.

Eun den iaouank pinvidic a deuas da gaout hor zalver, hag a lavaras dezhan: «Mestr mad, petra renkan da ober evit caout ar vuez a bado da viken?» Jesus a respountas: «n'o peuz nemet miret ar gourc'hemennou.» — «Pere,» a c'houlennas an den iaouank. — «Ar re-ma, eme hor zalver: arabad eo laza; arabad eo ober avoultriach, arabad eo laêres, arabad eo dougen fals testeni. Hag ouspenn: henorit ho tad hag ho mamm, ha carit ho nessa eveldoc'h oc'h unan.» — «Mes, eme an den



iaouank, an traou-ze oll am euz miret adalec va iaouankis; petra vank dinn c'hoaz?» Jesus a reas neuze varnhan eur zell a garantez, hag a lavaras dezhan: «eun dra a vank deoc'h c'hoaz: mar fell deoc'h beza parfet, guerzit kement tra o peuz ha roït-heñ d'ar paour, hag o pezo eun tenzor en eñv, ha goudeze deuit d'am heul.» O clevet ar c'homzou-ze, an den iaouank a ieas kuit, teñval he benn, rac pinvidic braz e oa. Jesus a lavaras neuze d'he ziskibien: «e guirionez m'hel lavar deoc'h, diez eo d'ar re binvidic mont da rouantelez an eñv. Mes an nep en devezo kuiteat he di, pe he dud, pe he vreudeur, pe he bried, pe he vugale, abalamour dinn-me, hennez a recevo cant kement all er bed-ma, hag er bed all en devezo ar vuez a hado da viken.»

### 52. Labourerien ar vinien.

Goude beza comzet d'he ziskibien divar benn ar recoumpans a dlie da rei er bed all d'ar re a vije bet aketuz d'he zervicha epad ar vuez-ma, hor zalver Jesus-Krist a gountas c'hoaz dezho ar baraholen-ma: «rouantelez an eñv a zo heñvel ouz eun ozac'h pe eur penn-tiegez, hag a ieas

mintin-mad euz ar gear da glask tud da labourat en he vinien. Goude beza great marc had outho da labourat evit eun diner hemdez, e cassas anezho da liorz ar rezinn. Var dro nav heur, ez eas adarre da ober eur bale er meaz euz he di, hag, o veza cavet devezourien all ha n'o doa netra da ober, e lavaras dezho : it ive, c'houi, da labourat em guinien, ha me roïo deoc'h ar pez a vezo dleet da reï. Hag hi mont dioc'htu. An ozac'h a reas c'hoaz eun hevelep bale da gresteiz ha da deir heur, ha hep veich e teue ganthan eul labourer all bennac. Erfin, da hemp heur dioc'h an abardaëz, ez eas adarre da oher eun dro, hag e cavas c'hoaz devezourien hag a ioa en ho za, dihreder-caër ha croazet gantho ho divreac'h. Ha setu heñ da lavaret dezho : perac



e chomit-hu evelse spad an deiz eb ober netra? — Ahalamour, emezho, n'euz deuet den d'hor goulenn. — Mad, eme an ozac'h, it, c'houi ive, da labourat e va liorz-rezinn. — Pa deuas an noz, an ozac'h a lavaras d'he vestrmevel : galvit al labourerien ha roit dezho arc'hant ho dervez, en eur baëa da genta ar re zo erruet da ziveza ; ha goudeze e paëoc'h ar re all an eil goude egile, en eur lezel varlerc'h ar re a zo erruet er mintin-ma. Hogen, ar re n'oant erruet nemet da hemp heur dioc'h an abardaëz a oue roët dezho a hep a ziner. Ar re a ioa erruet da genta a zonje o devija muioc'h. Mes pa deuas ho zro da veza paët, ne oue roët ken nebeut nemet eun diner da

bep hini anezho. Neuze ec'h en em lakejont da c'hroamolat ha d'en em glemm euz an ozac'h, en eur lavaret: ar re-ma, a zo erruet da ziveza, n'o deuz labouret nemet eun heur, hag o peuz ho faet kement ha ni, ni pere a zo bet croummet hed an deiz a zindan ar beac'h euz al labour hag euz ar c'hor! Mes an ozac'h a respountas da unan anezho: va mignoun, ne ran gaou ebet ouzoc'h Daoust ha n'oc'h ket en em glevet ganeñ da labourat evit eun diner? Kemerit eta ar pez o peuz gounezet, hag it en oc'h hent Mar fell dinn rei d'ar re-ma all, a zo deuet da ziveza, kement a dec'houn, piou a c'hell miret ouzinn? Daoust ha va danvez n'e ket dinn eo da ober ar pez a girinn ganthan? Ha perac e cavit-hu abec ennon abalamour ma m euz c'hoant da ober vad d'ar re ali?»

Jesus a lavaras goudeze: «evelse e vezo ive e rouantelez an eñv: ar re ziveza a vezo ar re genta, hag ar re genta, ar re ziveza; rac eleiz a zo galvet, mes nebeut a zo choazet.»

Dija, daou vil bloaz araoc donedigez hor zalver, ar iuzevien a ioa bet *galvet* da veza pobl muia caret an Aotrou Doue. Mes dre ho dizentidigez e lakejont ar c'hras se da veza didalvez evitho, en eun hevelep feson ma n'ez euz nemet eun niver bihan anezho hag a ve bet *choazet* evit caout perz e rouantelez Jesus-Krist. Ar boblou paian, er c'hountrol, a deuas eûr maread anezho da anaout Jesus-Krist evit ho Mestr hag ho Doue. Evelse ar re ziveza a zo deuet da veza ar re genta, hag ar re genta, ar re ziveza.

### 53. Resurrection Lazar.

Epad gouel dedi an templ a Jerusalem, Jesus en devoa lavaret a vouez huel «va Zad ha Me ne reomp nemet unan.» Abalamour da ze ar iuzevien o devoa bet c'hoant d'he labeza, da lavaret eo, d'he laza a daoliou mein. Mes en em dennet oa euz a-dre ho daouarn, ha goudeze oa eat e costez ar Jourden. Eno en devoue kemennadurez digant an diou c'hoar Mari ha Martha, euz a vourg Bethani, da lavaret dezhan oa toc'hor ho breur Lazar. «Aotrou, a lavare ar c'hannad a berz an diou c'hoar, an

hini a garit a zo goal glañv.» Jesus a respountas kerkent: «n'e ket clañv da vervel; ar c'hleñvet-se n'eo deuet dezhan nemet evit gloar Doue, evit lakaat an dud da reï gloar da Vab Doue.» Abenn daou zervez goude, hor zalver a lavaras d'he ziskibien: «deomp da Vethani; Lazar, hor mignoun, a zo cousket; mes me a ia d'hen dihuna.»

Pa erruas Jesus e Bethani, Lazar a ioa dija he gorf er bez pevar dervez a ioa. Martha a deuas da ziambroug hor zalver kerkent ha ma clevas oa erru, hag a lavaras dezhan: «Aotrou, ma vijac'h bet ama, va breur ne vije ket maro. Mes brema zoken me c'hoar ervad e roïo Doue deoc'h ho coulenn, n'euz fors petra c'houlennoc'h diganthan.» Jesus a respountas: «ho preur a deui adarre e buez.» — «Ia, eme Vartha, gouzout a ran ervad e teui, pa deuio ar re all, d'an deiz diveza euz ar bed.» Neuze Jesus a lavaras dezhi: «me eo an hini a zigass euz a varo da veo, me eo a ro ar vuez; an nep a gred ennonme a vevo, ha pa ve dija maro. Ha kement hini a vev hag a gred ennon-me, ne varvo ket da virviken. Credi a rit an dra-ze?» — «Ia, Aotrou, eme Vartha, credi a ran eo c'houi ar C'hrist, guir Vab Doue, a zo deuet er bed-ma evit hor zavetei.»

O veza comzet evelse, Martha a ieas da c'hervel he c'hoar Mari, hag a lavaras dezhi goustadic: «ar Mestr a zo a-hont ouz da c'hortoz.» Mari a zavas racial da zont da gaout Jesus. Rac hor zalver a ioa chomet atô e kichen ar bourg, el leac'h m'oa eat Martha d'he ziambroug. Mari en em strinkas d'he dreid en eur erruout, hag a lavaras dezhan, an daelou en he daoulagad: «Aotrou, ma vijac'h bet ama, va breur ne vije ket maro.» Hogen, an dud a ioa gant Mari en he zi a ioa deuet d'he heul, hag an dud-se a leñve ive eveldhi. Jesus, oc'h ho guelet oll o leñva, a oue tenereat he galoun, hag a c'houlennas: «e peleac'h o peuz lakeat anezhan?» — «Deuit, emezho, hag e veloc'h.» Ha Jesus he unan en em lakeas da leñva. Hag ar iuzevien a lavare: «guelit pebez carantez en devoa evithan!» Jesus a deuas eta da gaout ar



bez, hag erruet eno, e lavaras: «lamit ar mean a zo var c'horre.» — «Mes, Aotrou, eme Vartha, c'houez zo ganthan dija.» Ha Jesus a respountas: «n'em euz-me ket lavaret deoc'h e veljac'h gloar Doue, mar carjac'h credi?» Lamet e oue eta ar mean, ha neuze Jesus en em lakeas da bedi, he zaoulagad savet etrezec an env, ha goudeze e lavaras gant eur vouez creñ: «Lazar, deuit er meaz!» Ha kerkent an hini maro a zavas euz ar bez leun a vuez.

**54. Ar iuzevien a fell dezho lakaat Jesus d'ar maro.**

Ar pharizianet hag an doctoret euz al lezen, o veza clevet en devoa hor zalver lakeat Lazar da zont adarre e buez, en em assamblas e ti unan anezho evit kemeret cuzul an eil digant egile. «An den-ze, emezho, a ra calz miraclou; mar lezomp anezhan da ober, ar bobl oll a gredo ennhan; mes penaoz miret outhan?» — «Bah! eme Caiphas a ioa belec braz er blavez-se, c'houi ne c'houzoc'h netra; daoust ha n'e ket guelloc'h e varvfe

eun den ebken evit ar bobl eget na deuffe ar bobl oll d'en em goll?» Adalec an deiz-se e sonjont lakaat Jesus d'ar maro. Setu perac hor zalver a dec'has dioutho, hag en em dennas e costez an dezert en eur gear a reat Ephrem anezhi.

Dre vouanzi eo e falvezas d'ar Iuzevien lakaat Jesus d'ar maro, abalamour m'oa anad d'an oll e rea traou ha ne c'helle nemet Doue ho ober. Dre vouanzi eo e teuas ive Cain gueich all da laza he vreur Abel, abalamour Doue en devoa discouezet caout muioc'h a garantez evit hema.

C'houec'h dervez goude, Jesus a gemeras an daouzec abostol en ho fart ho unan, hag a gomzas outho evel-hen: «deomp brema da Jerusalem; setu deuet ar mare ma vezo lakeat Mab an den etre daouarn ar brinset euz ar veleien hag an doctoret euz al lezen. Ar re-ma her c'houndaono d'ar maro, hag hen lakai etre daouarn ar baianet evit beza goapeat, scourjezet ha staget ouz ar groaz. Mes d'an trede deiz e savo adarre euz a varo da veo.»

### 55. Zachee, mestr ar publicanet

Hor zalver a dremenas dre gear Jeriko. Eno ez oa eun den pinvidic, he hano Zachee, hag heñ publican hag ar mestr zoken etouez ar publicanet. An den-ze a zavas c'hoant ganthan da velet Jesus, mes ker bihan oa a vent, ha kement a dud a ioa en dro d'hor zalver, ma ne c'helle ket he velet, caër en devoa. Setu heñ



neuze da redet araoc, ha da bignat en eur vezen sicomor, evit gellout he velet pa dremenje ebiou eno. En eur erruout dirac ar vezen-ze, hor zalver a zavas he zaoulagad, hag, o veza remerket Zachee, e lavaras dezhan: «Zachee, hastit affo diskeu, rac me renk loja hirio en ho ti.» Zachee a ziskennas ractal, mall ha joa ganthan digemer Jesus en he di. O velet kement-se, an oll a c'hrosmole, en eur lavaret: «da di eur pec'her eo ez a da loja!» Mes Zachee a lavaras d'hor zalver: «Aotrou, me ro an anter euz va danvez d'ar paour; ha, mar em euz great gaou ouz unan bennac, me roio dezhan pevar c'hement all evit ar pez am euz kemeret divar he gonst.» Ha Jesus a respountas: «hirio e great silvidigez an ti-ma; rac Mab an den a zo deuet da glask ha da zavetei ar pez a ioa collet.»

### 56. Mari Madalen a scuill louzou a c'houez-vad var dreid Jesus

Hor zalver a ieas neuze euz a Jeriko da Vethani, hag eno e oue pourchasset lein dezhan e ti Simon ar c'hacouz. Lazar a ioa ive oc'h taol gant an diskibien all, ha Martha eo a zerviche lein. Hogen, Mari Madalen e devoa digasset ganthi eul lur louzou a c'houez-vad euz an hini kera; ha setu hi da scuill al louzou-ze var dreid Jesus, en eun hevelep feson m'az eas ar c'houez vad anezhan euz an eil penn euz an ti d'egile. Goudeze e sec'has treid hor zalver gant he bleo. O velet kement-se, Judas Iscariot a lavaras: «perac mont da goll an traou evelse? Daoust ha ne vije ket bet guelloc'h guerza al louzou-ze, ha rei an arc'hant a vije bet evithan d'ar paour?» Judas a gomze evelse, n'e ket ma raje calz a fors euz ar beorien, mes abalamour m'oa stag he galoun ouz an arc'hant. Hor zalver a respountas dezhan: «list ar vaouez-se; eun dra vad e deuz great em c'heñver; rac discouezet e deuz deoc'h petra vezo great da va c'horf araoc he lakaat er bez. Peorien aoualc'h o pezo ato da zicour; mes me ne vezinn ket ato ganeoc'h. E guirionez m'hel lavar deoc'h,

e kement leac'h ma vezo prezeget an Aviel, e vezo countet ive ar pez e deuz great ar vaouez-se e va henor.»

Bez' ez euz c'hoaz meur a hini hag a lavar, evel Judas guech all, eo forani an traou eget rei eun dra bennac d'an ilis. «Guelloc'h e ve, eme an dud-se, sicour ar beorien da veva ha d'en em viska.» Mes hor zalver Jesus-Krist en deuz lavaret. «grit an dra-ma; mes arabad eo evit kement-se lezel an dra-hont da ober.»

## 57. Henor great da Jesus p'edo o vont da Jerusalem

Antronoz, hor zalver a jeas da Jerusalem. Erruet e kichen kear, eharz menez olivet, e lavaras d'he ziskibien: «it da vourg Bethphaje a zo aze dirazoc'h; caout a reoc'h eno eun azen iaouank ha n'euz bet c'hoaz den ebet var he gein. Distagit-heñ, rac caout a reoc'h anezhan



stag, ha digassit-heñ ama. Ha mar goulenn unan bennac diganeoc'h d'ober petra hen distagit, n'o peuz nemet respount: «abalamour ar Mestr en deuz ezom anezhan.»

An diskibien a ieas, hag a gavas an traou evel m'en doa hor zalver lavaret dezho. Digass a rejont gantho an azen iaouank; teuler a rejont ho dillad var he gein, ha goudeze e lakejont hor zalver da azeza var c'horre. Epad m'edo Jesus o vont evelse da Jerusalem, eur maread tud a ioa oc'h ober coumpagnunez dezhan. Calz anezho a lede ho dillad var an douar dre ma tremene, ha lod all a drouc he scourrou guez, hag ho zaole var an hent dirazhan. Oll, kercoulz ar re a iea araoc evel ar re a deue varlerc'h, e crient a vouez huel: «gloar da vab David! Bennigет ra vezo an hini a deu en hano an Aotrou Doue!»

Evel an niver euz an dud-se a iea ato var gresk, ec'h en em gavas ive en ho zouez eur pharizian bennac. Ar re-ma a zavas drouc ennho o velet ober kement-se a henor d'hor zalver, ha setu bi da lavaret dezhan: «Mestr, livirit-ta d'ho tiskibien chom peoc'h.» Ha Jesus a respountas dezho: «m hel lavar deoc'h, mar teu an dud-ma da devel, ar vein ho unan a grio.» Hor zalver a gendalc'has goudeze da vont etrezec Jerusalem eb lavaret ger, epad ma tregarne ar vro a bep tu gant mouez ar bobl o reï gloar dezhan hag oc'h ober he veulendi. P'edo o tisken en traoñ da venez Olivet, ha pa velas kear Jerusalem oc'h en em zispaka oll dirazhan, ec'h en em lakeas da vouela en eur zonjal ennhi, hag e lavaras: «o Jerusalem, ma c'bouffes, da vihana en deiz-ma a zo lezet c'hoaz ganes, petra c'hell reï d'id ar peoc'h! Mes nan, cuzet eo an dra-ze ous da zaoulagad. Dont a raï eta eun amzer ma vezi, te ha da vugale, goasket a bep tu gant da enebourien, hag ar re-ma ne lezint ket ennoud daou vean an eil var c'horre egile.»

En eur erruout e kear, hor zalver a ieas var eün d'an templ. Eno e pareas an oll dud clañv a oue digasset d'he gaout. Ha setu ar vugale ho unan d'en em lakaat da grial: «gloar da vab David!» O velet kement-se, ar pharizianet a ieas muioc'h-mui a zrouc ennho, hag a lavaras dezhan: «ne glevit-hu ket ar pez a lavar ar vugale-ze?» Ha Jesus a respountas: «eo, clevet mad a ran; mes c'houi, ha n'o peuz-c'houi ket a zonch euz ar c'hom-

zou-ma euz ar Scritur euz a c'hinou ar vugale hag ar re a zo c hoaz ous bronn ho mamm eo e deuet guella meuleudi a zo bet great ac'hanoc'h.»

Ar prophet Zakarias en devoa lavaret guechall: «en em laouenait, merc'hed Jerusalem, ha laoskit oiadennou a joa. Setu ho roue hag ho salver o tont varzu ennoc'h; dont a ra var eun azen evel eur paour, mes prezec a raio ar peoc'h d'an oll boblou euz an douar, hag he c'halloud a dizo betec ar penn pella euz ar bed.» — Jesus-Krist a erruas e Jerusalem an dervez ma tle ar Iuzevien ober ho fourchass euz an oan pascal, ervout a reas evelse evel ar guir oan bascal a gemer varnhan pec'hejou ar bed.

## 58. Ar banket-eured.

An dervez varlerc'h, hor zalver a geleane ar bobl ebarz en templ, hag a lavare: «rouantelez an eñv a zo heñvel ouz eur roue hag a reas eur banket evit eured he vab. Cass a reas he zervicherien da bedi an dud da zont d'ar banket; mes ar re a oue pedet ne felle ket dezho dont. Neuze ar roue a gassas servicherien all da lavaret dezho: setu lazet ganeñ va ejennet ha va chatal lard, ho pourchasset peb tra a hent all; deut ela d'ar banket. Mes hi ne rejont van a gement-se, hag a reas, lod da bourmen, ha lod all da labourat. Hiniennou anezho zoken a grogas e servicherien ar roue, a voal-skoas gantho, hag ho lazas. Pa erruas ar

c'helou-ze gant ar roue, ez eas drouc ennhan, hag e cassas soudardet da lakaat ar vuntrerien-ze d'ar maro, ha da zevi ho c hear. Goudeze e lavaras d'he zervicherien : ar banket a zo prest, mes ar re a ioa pedet n'oant ket din da zont. It eta var al leur-gear, ha pedit da zont kement hini a gavoc'h eno. Ar zervicherien a ieas, hag eb dale sal ar banket a oue leun a dud. Ar roue a deuas er zal da velet ar re a ioa oc'h taol, hag o veza remerket eno eun den ha n'oa ket a zaë a eured ganthan, e lavaras dezhan : va mignoun, perac oc'h-hu deuet ama eb ar zaë a eured? Hag an den-ze ne respountas gric. Neuze ar roue a lavaras d'he zervicherien : lammit dezhan he zaouarn hag he dreïd, ha taolit-heñ er meaz, en toull teñval, el leac'h ma vezo leñv ha scrign-dent.»

Rouanet ar zao heol gueich all a ioa boaz da gass saëou a eured d'ar re a bedent da eur banket bennac evelse. An den-ma a ioa bet fae ganthan guiska ar zaë a ioa casset dezhan : setu perac e tennas varnhan droulans ar roue.

### 59. Divar benn paëa ar guiriou da Zezar.

Ar pharizianet hag an doctoret euz al lezen a goumprenas ervad oa hi an dud m'en devoa Jesus comzet anezho er barabolen ziveza, an dud-se a ioa bet pedet gant ar roue da vont da eured he vab, ha n oa ket bet falvezet dezho mont.

Setu perac o devoue muioc'h-mui a gassouni ouz hor zalver, hag ec'h en em glevchont entrezho da glask an tu da gaout abec en he gomzou, evit gellout he goundaoni. Cass a rejont eta ho diskibien, ha tud all euz a balez Herodes, da c'houlenn diganthan. «Mestr, ni a c'hoar e carit ar virionez, ha n'o peuz aoun rac den. Livirit deomp eta petra zonjit var gement-ma. ha pec'het eo, pe n'e ket, paëa ar guiriou da Zezar?» Jesus, oc'h anaout ervad ho fallagriez, a lavaras dezho : «perac e tentit ac'hanon evelse? Digassit dinn eun diner.» Ha setu hi da reï unan dezhan. Neuze Jesus a c'houlennas outho d'he dro : «imach hag hano piou a zo var hema?» — «Imach hag hano Cezar,» emezho. — «Mad, eme hor



zalver, roït eta da Zezar ar pez a zo da Zezar, ha da Zoue ar pez a zo da Zoue » Ar respount-se a gavchont ker fur ma ne gredjont mui lavaret ger.

**60. Jesus a ro da anaout petra dle erruout gant Jerusalem, ha petra a c'hoarveso da fin ar bed.**

P'edo hor zalver o tont er meaz euz an templ, he ziskibien a ziscoueze dezhan peger caer ha peger calet oa ar vein a ioa oc'h he ober. Mes heñ a respountas dezho «e gurionez m'hel lavar deoc'h, an templ-se a vezo discaret, ha ne jomo ket eunhan daou vean an eil var c'horre egile.» O veza pignet goudeze var menez Olivet, Jesus a azezas eno dirac an templ, ha neuze he ziskibien a c'houlennas diganthan: «pe da vare ec'h erruo an dra-ze, ha dioc'h peseuit merk e vezo gellet anaout ho tonedigez da fin ar bed?» Hag hor zalver a respountas «pa veloc'h eun arme a enebourien en dro da Jerusalem, neuze e c'helloc'h lavaret n'e deuz mui pell da jom en he za. Ar re a vezo er Judee a ve mad dezho neuze tec'het var ar meneziou, ar re a vezo e kear, mont var ar meaz, hag ar re a vezo er broïou pell, chom el leac'h m'emaïnt. Rac an amzer-ze a vezo keu trubuilluz ma

n'ez euz bet biscoaz bete vrema, ha ma ne vezo mui biviziken eun amzer all heñvel outhi. Calz tud a vezo lazet gant ar c'hleze; re all a vezo casset dre bevar c'horn ar bed evel esclavourien, ha Jerusalem a vezo bresset etre treïd ar baïanet ken n'o devezo an oll boblou euz an douar great ho amzer. Pa vezo bet prezeget an Aviel d'an oll boblou euz an douar, ha p'o devezo ar re-ma great ho amzer, neuze an heol a deui da veza teñval, hag al loar a gollo he sclerijen. Ar steret a gouezo euz an eñv hag an oabl a horjello. An encrez hag an drubuill a reno var an douar abalamour d'an trouz estlammuz a raio ar mor gant he darziou counnaret; an dud a zizec ho var ho zreïd gant ar spount rac ar pez a dle erruout gant ar bed. Neuze e vezo guelet gitoun Mab an den o para e barr an oabl, ha Mab an den he unan o tisken var eur goabren e creiz an oll sked euz he c'hloar hag euz he c'halloud. Cass a raï ractal he elez da zini an droumpill, ha da c'hervel ar re varo, gant eur vouez skiltr, euz a bevar c'horn ar bed. Mes evit an deiz hag an heur ma dle an traou-ze erruout, den n'ho anavez; an elez euz an eñv n'ho anavezont ket zoken. N'euz nemet an Tad ebken hag ho anavesfe.»

Ar pez a lavaras hor zalver divar benn an dismantr a dlie beza great euz a Jerusalem a deuas da veza guir, ger evit ger, dec vloaz ha tri-ugent goude. Ar pez a lavaras divar benn fin ar bed a deui da veza guir ive d'ar mare merket gant Doue. Evit discouez ar c'halloud en deuz da c'hervel eun deiz an oll dud varo euz ar bez, Jesus-Krist a zigass adarre e buez, dirac daoulagad ar iuzevien, an den iaouank a Naïm, merc'h Jaïr ha Lazar.

## 61. Ar pemp plac'h iaouank a skiant, hag ar pemp plac'h iaouank diskiant.

Jesus a lavaras c'hoaz goudeze: «evel en amzer Noë an dud a rea faë var ar pez a lavaret dezho, ken na deuas an dour-diluch da gass peb tra ganthan, evelse a erruo ive pa deui Mab an den da fin ar bed. Bezit eta var evez, abalamour ne c'houzoc'h ket pe da vare e tigouezo ho

kestr hag ho parner. Neuze rouantelez an eñv a vezo heñvel ous dec plac'h iaouank, a gemeras o bep a gleuzeur evit mont da ziambroug an dud nevez, da zeiz eun eured doc'h an abardaez. Pemp anezho o doa skiant; mes ar pemp all n'o devoa ket. Ar re-ma n'o doa ket sonjet cass eol gantho da lakaat en ho c'hleuzeuriou; ar re all, er c'hountrol, o devoa bet sonch mad euz an dra-ze. Evel ma talee an dud nevez da zont, an dec plac'h iaouank en em roas oll da gousket. Ha setu, e creiz an noz, e oue clevet eur vouez o crial: «ema erru an dud nevez;



tiastit allo dont d'ho diambroug.» Kerkent ar plac'hed iaouank a oue var zao, hag hi da allumi ho c'hleuzeuriou. Ar re anezho n'o doa ket bet a skiant aoualc'h a lavaras neuze d'ar re all: «roït deomp lod euz oc'h eol; rac hor c'hleuzeuriou-ni ne jomont ket var elum.» Mes ar re all a respountas: «guelloc'h e deoc'h mont da brena da di eur marc'hadour, gant aoun ne ve ket aoualc'h evidoc'h hag evidomp.» Hogen, epad m'edont o vont da di ar marc'hadour, ec'h erruas an dud nevez, hag ar

plac'het iaouank a ioa ouz ho gortoz, ho c'hleuzeuriou var elum, a ieas gantho d'ai zal a eured; ha goudeze e oue serret an or. Ar plac'het iaouank all a erruas ive d'ar fin, ha setu hi da c'hervel ar goaz nevez en eur lavaret: «Aotrou, Aotrou, digorit an or deomp.» Mes heñ a respountas: «e guirionez m hel lavar deoc'h, me n'oc'h anavezan ket.» — Bezit eta var evez, abalamour ne c'houzoc'h nag an deiz nag an heur ma teuio Mab an den.»

### 62. Paraboien an talanchou.

Jesus a lavaras c'hoaz: «d'an deiz merket evit fin ar bed, an Aotrou Doue en em gomporto en ho keñver evel eun den en doa eur veach hir da obei, hag a c'halvas he zervicherien abarz mont euz ar gear evit lakaat he arc'hant etre ho daouarn. Da unan anezho e roas pemp



*talant*, da eun all daou, ha da eun all unan ebken; rei a reas evelse da bep hini hervez m'oa goest da c'hounit, ha goudeze ez eas ractal en hent. Hogen, an hini en devoa bet pemp talant ho lakeas da dalvout, hag a c'hounezas gantho pemp talant all. Er memes tra, an hini en devoa bet daou dalant, a c'hounezas ive daou all gantho.

Mes an hini n'en devoa bet nemet unan, a reas eun toull en douar, hag a guzas eno arc'hant he vestr. Abenn pell amzer goude, mestr ar zervicherien-ze a zistroas, hag a c'houlennas count digantho euz an arc'hant en devoa lakeat etre ho daouarn. Neuze an hini en devoa bet pemp talant, a ziscouezas d'he vestr pemp talant all, en eur lavaret: «Aotrou, pemp talant o poa roët dinn; setu ama pemp all am euz gounezet gantho.» He vestr a respountas ractal: «va bennoz deoc'h, servicher mad ha leal; abalamour m'o peuz impljet mad an nebeut am oa lakeat etre ho taouarn, me a roio deoc'h brema calz muioc'h. Deuit da gemeret perz e joaüsdet ho mestr.» An hini en devoa bet daou dalant a deuas goudeze, hag a lavaras: «Aotrou, daou dalant o poa roet dinn; setu ama daou all am euz gounezet gantho.» He vestr a respountas dezhan evel d'an hini kenta: «va bennoz deoc'h, sevicher mad ha leal; abalamour m'o peuz impljet mad an nebeut am oa lakeat etre ho taouarn, me a roïo deoc'h calz muioc'h. Deuit da gemeret perz e joaüsdet ho mestr.» Dont a reas ive erfin an hini n'en doa bet nemet eun talant, hag hema a lavaras: «Aotrou, me c'houie oc'h eun den hag a zo striz an urs ganthan; fallout a ra deoc'h caout eost el leac'h n'o peuz taolet greunen ebet en douar, ha dastum el leac'h n'o peuz hadet netra. Setu perac em euz bet aoun razoc'h hag em euz cuzet ho talant en douar. Deiit, setu heñ ama: rei a ran deoc'h en dro ar pez a zo deoc'h.» Hogen, he vestr a respountas dezhan: «servicher tall ha lezirec, gouzout a reac'h e fell dinn caout eost el leac'h n'em euz taolet greunen ebet en douar, ha dastum el leac'h n'em euz hadet netra. Red oa eta lakaat va arc'hant da c'hounit, ha, pa vijen deuet en dro, m'em bije he gavet gant ar pez o pije gounezet ganthan.» — «Lamit, eme ar mestr neuze, lamit digant ar zervicher-ze an talant a zo ganthan, ha roit-heñ d'an hini en deuz dija dec; rac d'an hini en deuz gounezet eun dra bennac e vezo roët c'hoaz, ken na vezo leun he zaouarn; mes an hini n'en deuz gounezet netra, ne vezo ket lezet ganthan zoken ar pez a ioa

bet roet dezhan e prest.» — Ar mestr a lavaras eifin goudeze: «stlapit ar zervicher didalvez-se er meaz, en loull teñval, el leac'h ma vezo leñv ha scrign-dent.»

### 63 Depeign ar varn diveza.

Setu ama penaoz e comze hor zalver d'he ziskibien divar benn ar varn diveza: «pa deui Mab an den e creiz an oll sked euz he c'balloud, hag an elez oll en dro dezhan, e vezo guelet da genta oc'h azeza var an tron euz he c'hloar. Neuze an oll boblou euz an douar en em zastumo dirazhan, hag heñ ho dispartio an eil dioc'h egile evel eur pastor a zisparti an deñvet dioc'h ar bouc'het. Renka a rai an deñvet en tu deou dezhan, hag ar bouc'het en tu cleiz, ha goudeze e lavaro d'ar re a vezo en tu deou: deuit, tud benniget gant va Zad, deuit da gemeret perz er rouantelez a zo pourchasset evidoc'h abaoue m'eo crouet ar bed. Rac m'em euz bet naoun, ha c'houi o peuz roët dinn da zibri; m'em euz bet sec'het, ha c'houi o peuz roët dinn da eva. Bet oun bet eb ti nag oz, ha c'houi o peuz va repuet; bet oun bet en noaz, ha c'houi o peuz va gusket; bet oun bet clañv, ha c'houi zo deuet d'am guelet; bet oun bet er prizoun, ha c'houi a zo deuet di d'am c'haout. Neuze ar re zalvet a c'houlenno: Aotrou, peur or beuz-ni great an traou-ze oll evidoc'h? Ha Mab an den a respounto: e gurionez m'hel lavar deoc'h, bep veich m'o peuz great an dra-ze d'an disterra euz va breudeur, dinn-me va unan eo o peuz her great.»

«Lavaret a rai ive d'ar re a vezo en tu cleiz dezhan: eu em denuit diouzinn, tud milliget, it d'an tan a bado da viken, d'an tan-ze a zo bet c'hoazet evit an diaoul hag he zrouc-elez. Rac m'em euz bet naoun, ha n'o peuz ket roët dinn da zibri; dare oun bet gant ar zec'het, ha n'o peuz ket roët dinn da eva; bet oun bet en noaz, ha n'o peuz ket roët dinn eun lamm dillad da viska; bet oun bet clañv hag er prizoun, ha n'oc'h ket deuet d'am guelet. Neuze ar re gollet a c'houlenno ive: Aotrou, peur eta oumpni bet manket da ober an traou-ze evi-

doc'h? Ha Mab an den a respounto: e guirionez m'hel lavar deoc'h, bep veich m'oc'h bet manket da ober an dra-ze d'an disterra euz va zervicherien, diun-me va unan eo oc'h bet manket d'hen ober. Ha var gement-se ar re-ma a ielo d'al leac'h ma vezint' er boan da virviken, hag ar re all d'al leac'h ma vevint ato er joa hag en eürusdet.»

Ar vech genta, Jesus Krist a zo deuet var an douar, evel eur zalver trugarezuz, en eur stat paour ha dister, evit an eil gueich, e teuio, evel eur barner didruez, e creiz an oll sked euz he c'hloar hag euz he c'halloud. Ar c'hitoun a vezo guelet o para en he raoc, e barr an oabl, a vezo ar groaz, a ioa ken disprijet abarz m'eo deuet da veza treac'h d'ar bed



C'HOUEC'HVET PENNAD

*Passion ha maro Jesus-Krist*

### 64. An oan pascal.

D'an deiz kenta a c'houeliou Pask, d'an deiz ma thet laza an oan pascal, Jesus a lavaras da Ber ha da Jan «it da bourchass deomp ar goan bascal.» Mes hi a c'houlennas: «da beleac'h e fell deoc'h ez affemp d'he fourchass?» Ha Jesus a respountas dezho «en eur

vont e kear e cavoc'h eun den, eur podad dour ganthan var he benn; it varlerc'h an den-ze en ti ma'z aï, ha livirit da vestr an ti-ze: hor mestr a c'houlenn ouzoc'h ha caout a raffe ama eur plas da zibri ar goan bascal gant he ziskibien. Ractal e tiscouezo deoc'h eur zal vraz, ha renket mad an traou ennhi, pourchassit deomp eno ar goan bascal.»

An daou abostol a ieas hag a gavas peb tra evel m'en devoa lavaret dezho hor zalver; pourchass a rejont eta ar goan bascal. Pa deuas an noz, Jesus en em lakeas ous taol gant he ziskibien. Neuze e lavaras d'ar re-ma: «mall braz am oa da zibri ar goan bascal-ma ganeoc'h. Rac an hini ziveza eo a zebromp assambles, da c'horloz ma teui ar mare da dañva en eñv ar gwir banket a ioa a zo merket dre hema.»

Jesus-Krist, gwir Oan Doue lakeat d'ar maro evit pec'hejou ar bed, a ioa merket he unan dre oan bascal ar iuzevien. Scuillet en deuz he c'hoad var ar groaz d'an deiz ha d'an heur ma veze lazet bep bloaz an oan pascal en templ a Jerusalem.

### 65. Jesus a voalc'h ho zreid d'he ebestel.

Goude beza debret an oan pascal gant he ziskibien, hor zalver a zavas dioc'h taol, a ziviskas he zaë, hag a lakeas en dro dezhan eun torch lien guen. Neuze e taolas dour en eur plad doun, hag ec'h en em lakeas da voalc'hi ho zreïd d'an ebestel an eil goude egile, ha d'ho zec'ha gant an torch a ioa ganthan en dro d'he gorf. Pa deuas da gaout Simon-Per, hema a lavaras: «biken avad, va Mestr, ne voalc'hoc'h va zreid dinn-me.» — «Mad, eme Jesus, ma ne voalc'han ket ho treid deoc'h, n'o pezo ket a berz em rouantelez.» — «Oh, neuze, a lavaras kerkent Simon-Per, goalc'hit, va Mestr, n'e ket epken va zreïd, mes goalc'hit ive va fenn ha va daouarn.» Mes hor zalver a respountas: «nan, aoualc'h eo dinn goalc'hi ho treid; rac c'hout zo neat a bent all: n'oc'h ket oll coulsgoude.»



Goude beza goalc'het ho zreïd d'he ebestel, ha gwisket adarre he zaë, hon zalver en em lakeas adarre ous taol, ha neuze e comzas evel-hen: «guelet o peuz petra m euz great deoc'h. C'houi a c'halv ac hanon Mestr hag Aotrou, ha mad a rit; rac bez' ez oun e gwirionez. Mar em euz eta, me ho Mestr hag oc'h Aotrou, goalc'het deoc'h ho treïd, c'houi a die ive goalc'hi ho treïd an eil d'egile. Discouez am euz great deoc'h ar scouer, evit ma reoc'h d'ar re all ar pez am euz great deoc'h va unan.»

En eur lavaret eo red goalc'hi an treid, hor zalver a felle dezhan rei da anaout e renker goalc'hi an ene dre ar zacramant a vadiziant ha dre ar zacramant a binijen, evit lamet divarnhan ar c'hallar euz ar pec'het

**66, Hor salver Jesus-Krist oc'h institui sacramant an aoter.**

Deuet oa ar mare ma tlie hor zalver reï deomp ar brassa merk a garantez a c'helle da reï, en eur bourchass evidomp ar bouet-se eb he bar, ar banket sacr ha dreist-natur-ze divar benn pehini en devoa dija lavaret d'he



ziskibien : «an nep a zebro euz ar bara-ze a vevo da virviken ! » Prest eta goude beza goalc'het ho zreid d'he ebestel, Jesus a gemeras etre he zaouarn ar bara a ioa var an daol, hag, o veza savet he zaoulagad etrezec an env evit ober eur beden d'he Dad oll-c'halloudec, e vennigas ar bara-ze, ha, goude beza great tammou anezhan, hen roas da zibri d'he ziskibien, en eur lavaret dezho : «kemerit ha debrit euz an dra-ma oll, rac an dra-ma eo va c'horf a vezo lakeat d'ar maro evidoc'h.» Dre ar c'homzou-ze hor zalver a jenchas ar bara en he gorf sacr. Goudeze e kemeras eur c'halir hag a ioa guin ennhan, hag, o veza great adarre eur beden da Zoue he Dad, e vennigas ive ar guin-ze, hag hen roas da eva d'he ziskibien en eur lavaret : «evit euz an dra-ma oll, rac an dra-ma eo va goad, goad an allians nevez, pehini a vezo seuillet evidoc'h hag evit eleiz a dud abalamour dezho da gaout ar pardoun euz ho fec'hejou. Grit an dra-ma da zelc'her sonch ac'hanon.» Dre ar c'homzou-ze, hor zalver a jenchas ar guin en he c'hoad presius, hag

a instituas evit ato, betec fin ar bed, ar zacramant adorabl euz an aoter.

> Jesus eo Melchisedek an alians nevez pehini en em ginnig he unan da Zoue he Dad, evel roue hag evel belec braz, a zindan ar spesou a vara hag a vin.

### 67. Jesus a ro da anaout e vezo trahisset gant Judas ha nac'het gant Per

Goude beza instituet ar zacramant adorabl euz an aoter, hor zalver a deuas eur heac'h enerez var he speret, rac gouzout a rea oa bet Judas Iscariot, unan euz he ebestel, oc'h en em glevet dre guz gant prinset ar veleien ha gant ar pennou braz euz a gear, hag en doa roet he c'her dezho da lakaat he vestr etre ho daouarn evit tregont pez arc'hant. Setu perac, var lin coan, Jesus a gomzas evelhen ouz he ziskibien: «e guirionez, e guirionez m'hel lavar deoc'h, unan ac'hanoc'h a dle va zrahissa.» An ebestel a oue glac'haret braz o clevet kement-se. Da genta ne reant nemet sellet an eil ouz egile; erfin e c'houlennjont ouz hor zalver peb hini d'he dro: «Mestr, na me eo?» Ha Jesus a respountas: «unan ac'hanoc'h ho taouzec eo, unan euz ar re a ioa o tibri euz ar memes plad ganen. Mab an den a ia, evit guir, varzu he Dad adarre, evel m'eo merket er Scritur. Malheur coulsgoude d'an nep a drahisso Mab an den; guell e vije bet dezhan ne vije bet biscoaz ganet!» Ian, pehini a ioa caret gant hor zalver dreist an ebestel all, a ioa en he gichen oc'h taol. Per a reas sin d'an abostol-ze da c'houlenn ous Jesus euz a biou e comze. Ian a droas tactal he benn, hag, o veza he alcodet var gerc'hen he Vestr, e c'houlennas outhan goustadic: «piou eo, Mestr?» Ha Jesus a respountas: «an hini ma'z ann da ginnig dezhan eun tamm bara soubet er zaoz, hennez eo.» Hag, o veza soubet eun tamm bara er zaoz, hor zalver hen roas da Judas Iscariot. Hema n'en devoue ket kent debret ar c'hinnaouad vara-ze ma'z eas an diaoul en he gorf. Jesus a lavaras dezhan neuze: «grit buhan ar

pez o peuz c'hoant da ober.» Kerkent Judas a ieas er meaz euz ar zal evit peur-achui he dorfet.



Pa oue eat kuit, hor zalver a gomzas evel-hen ouz he ziskibien «brema Mab an den a ia da veza glorifiet, ha Doue a vezó glorifiet dreizhan. N'em euz mui nemet eun neheut amzer da jom ganeoc'h.» Var gement-se Simon-Per a c'houlennas outhan: «Mestr, da peleac'h ez it?» Ha Jesus a respountas: «d'al leac'h ma'z ann, c'houi ne c'hellit ket dont brema; mes dont a reoc'h divezatoc'h.» Ha setu Per da lavaret: «perac ne c'helfenn ket mont diouc'htu? Me zo prest da reï va buez evidoc'h.» Hag hor zalver a respountas dezhan: «e gurrionez m'hel lavar deoc'h, abarz m'en devezo ar c'hilloc canet diou veich en noz-ma, c'houi o pezo va nac'het abenn tear gueich. Coulsgoude m'em euz pedet evidoc'h evit na deui ket ho feiz da vankout; pa vioc'h eta distroët ous Doue, lakit ho poan hag ho soursi da ober d'ho preudeur chom stard en ho hini.»

Joseph a ioa bet guerzet gueich all gant he vreudeur. Mes dre greiz ar poaniou hag an trubuillou en devoue da c'houzanv e teuas da veza mestr var an Ejipt evit mea hag ive evit silvidigez he vreudeur.

### 68 Ar c'homsou diveza a lavaras hor salver d'he ebestel araoc he bassion

Jesus a gomzas c'hoaz evel-hen: «en eur gimiada diouzoc'h, me a ro deoc'h eur gourc'hemenn nevez: en

em garit an eil egile, evel ma m euz caret ac hanoc'h va unan. Dioc'h ar garantez o pezo an eil evit egile eo e vioc'h anavezet evit va diskibien. Arabad e deoc'h lakaat diez ho speret mar tenann brema d'ho kuitaat. Mont a ran da bourchass eur plas deoc'h e ti va Zad. Pa'm bezo pourchasset ar plas-se, me zistroïo d'ho caout evit ho cass neuze ganeñ. Da c'hortoz, me bedo va Zad da zigass deoc'h eun all e va leac'h evit reï nerz ha joa d'ho caloun. Hennez a zesko deoc'h peb tra, hag a jomo ganeoc'h da virviken. Rac bez'ez eo ar Speret a virionez ne c'hell ket ar bed da receo. Me eo an hent, ar virionez hag ar vuez; den ne c'hell mont da gaout va Zad nemet dreizon-me. Me eo ar guir vinien, ha va Zad eo ar mestr euz ar vinien-ze. Ar scour ne zougo ket a frouez a vezo lamet kuit ganthan; hag an hini a zougo frouez a vezo ciennet ha kempennet he vlenchou evit ma tougo c'hoaz muioc'h. An nep a jom ennon-me, ha me ennhan, a zoug frouez a fors. Mes an nep ne jom ket ennon-me a vezo taolet kuit evel ar scour didalvez; neuze e teui da zec'ha, hag erfin e vezo dastumet ha stlapet en tan da zevi. E guirionez m'hel lavar deoc'h, mar goulennit eun dra bennac digant va Zad em hano-me, e vezo roet deoc'h ho coulenn. Me lez ganeoc'h ar peoc'h, me ro deoc'h ar peoc'h; mes ar peoc'h a roann-me n'e ket heñvel ouz an hini a ro ar bed »

Goude beza comzet evelse, hor zalver a zavas he zaoulagad etrezec an eñv, hag a lavaras: « va Zad, setu deuet an heur; glorifiit brema ho mab evit ma teui ho mab d'ho clorifia, ha ma c'hello reï ar vuez a bado da viken d'ar re o peuz roet dezhan. Evit caout ar vuez a bado da viken, eo red oc'h anaout, c'houi, n'ez euz ken Doue nemedoc'h, hag an hini o peuz digasset var an douar, Jesus-Krist. Tad santel, ho pedi a ran evit ar re o peuz roet dimn, evit ma plijo ganeoc'h ho divoal dioc'h peb drouc. Sicourit anezho d'en em zeleher en ho cras, ha d'en em zanhfia muioc'h-mui, evit n'o devezo oll nemet eun hevelep caloun, evel c'houi ha me n'or beuz hon daou nemet eun hevelep natur. N'e ket evitho ebken

eo e pedan, mes ouspenn evit ar re a lakaint da gredi ennon dre ho c'homzou, evit n'o devezo ar re-ma eveldhe nemet eun hevelep speret hag eun hevelep caloun; evel c'houi ha me, va Zad, a vev hon daou euz eun hevelep buez.»

### 69 Jesus er jardin olivet.

Goude beza achuet ar beden-ze, hor zalver a ieas gant he ziskibien da jardin Jethsemani, e kichen menez olivet. Pa oue erruet eno, e comzas evel-hen ouz he ziskibien: «azezit ama, c'houi, epad ma'z inn a-hont larcoc'h da ober va feden.» Coulsgoude e cassas ganthan tri euz he



ebestel, Per, Jakes, ha Iann, ha, pa oue he unan gant an tri-ze, e lavaras dezho: «anken ar maro a zo var va speret; gortozit ac hanon ama, ha heillit ganeñ.» Neuze e pelleas diouthe eun tammic, hag, o veza en em strinket d'an daoulin, he benn harp en douar, e reas ar beden-ma da Zoue he Dad: «va Zad, ra'z aï ar c'halir-ze diouz dinn ma n'e ket red dinn he eva; coulsgoude, ho polontez-c'houi bezet great, ha nan va hini-me.» O veza

pedel evelse, e tistroas da gaout he ebeslel; mes cousket oant. Ha Jesus a lavaras da Ber: «Simon, cousket oc'h? N'o peuz ket gellet beilla ganeñ eun heur ebken? Beilhit ha pedit, gant aoun na veac'h trec'het gant an dentation. Caloun vad o peuz, evit gur, mes an den a zo ato sempl.» Goudeze ec'h en em dennas adarre a gostez da bedi, hag e lavare evel ar veich genta: «va Zad, mar renkan eva ar c'halir-ze, ra vezo great ho polontez!» Ha setu heñ da zevel ha da zont da gaout he ziskibien evit an eil gueich; mes cousket oant evel an dro genta; rac ho lenn a ioa ker pounner ma ne c'hellent ket chom dihun. En dro-ma hor zalver ho lezas e peoc'h, hag a ieas da bedi evit an drede gueich. Hogen, en he beden e lavare ato ar memes tra. Neuze e couezas en angouni, ha ken tenn e teuas da veza varnhan ma tivere dioc'h he gorf var an douar evel eur c'houezen a c'hoad. Mes eun eal a ziskennas euz an eñv evit reï nerz d'he galoun. Erfin e teuas adarre da gaout he ziskibien, hag e lavaras dezho: «savit brema ha deomp ac hann; setu deuet an heur ma tle Mab an den beza lakeat etre daouarn ar bec'herien. An hini a dle va zrahissa n'ema mui pell.»

Jesus-Krist a zougas ar beac'h euz ar valloz en devoa hon tad kenta Adam tennet varnhan ha var he vugale dre he bec'het; croummet dindan ar beac'h pounner-ze, hor zalver a c'hlipas an douar gant he c'hoad sacr, evel Adam goeich all, coundaonet da veva divar boan he zivreac'h, en devoa he c'hlipiet gant ar c'houezen euz he dal. An tri abostol, a ioa bet test euz a dranafiguration hor zalver var menez Thabor, a oua ive, mes bi ho tri ebken, test euz he angouni er jardin olivet.

**70 Jesus en em laka etre daouarn he enebourien.**

Hor zalver n'en doa ket achuet mad he c'her diveza pa erruas er jardin eur vanden soudardet ha tud all, digasset gant prinset ar veleien ha gant ar pennou braz euz a gear. Judas Iscariot a ioa e penn ar vanden. An treitour en devoa lavaret d'ar re a deue var he lerc'h: «an hini ma roïnn eur pok dezhan, hennez eo; n'o pezo nemet cregi ennhan.» O veza eta erruet er jardin, Judas

a dosteas ous Jesus en eur lavaret: «dont a ran, Mestr, d'ho saludi;» ha ker buhan e lammas da boket dezhan. Hogen, Jesus a respountas: «d'ober petra oc'h-hu deuet ama? Ha dre eur pok, Judas, eo e trahissit Mab an den?»

Hor zalver a c'houie var eün kement tra a dlie c'hoarvezout ganthan. Setu perac ez eas a benn d'ar vanden dud-se, a ioa clezeier, bisier ha letermou gantho en ho daouarn, hag e c'houlennas outho evel-hen: «piou a glaskit?» Hi o veza respountet: «Jesus a Nazareth,» hor zalver a lavaras: «me eo.» Mes kerkent e couezchont oll a stok ho c'horf d'an douar. Coulsgoude hor zalver a c'houlennas outho evit an eil gueich: «piou a glaskit?» Hi o veza respountet evel ar veich genta: «Jesus a Nazareth,» hor zalver a lavaras: «deuet oc'h d'am c'hemeret ama gant clezeier ha gant bisier, evel pa ve eul laër e venn. Perac n'o peuz ket sonjet cregi ennon kentoc'h, p'e guir edon bemdez en ho touez o kelen ar bobl ebarz en templ? Coulsgoude, mar d'eo me eo a glaskit, list va diskibien e peoc'h.» — Neuze ar zoudardet a astennas ho daouarn da gregi ennhan. O velet kement-se, he ziskibien a lavaras: «Mestr, ha ma roffemp eun taol cleze bennac dezho?» Ha ker buhan Per a gemeras he gleze, hag o veza darc hoët eun taol ganthan var Malkus, unan euz a zervicherien ar belec braz, e trouc'has dezhan he scouarn deou. Mes hor zalver a lavaras da Ber: «lakit ho cleze en he blas. Ha ne c'houzoc'h-hu ket n'em euz nemet pedi va Zad, hag e tigasso ractal d'am zicour kement ha ma kirinn a elez? Mes penaoz e teuffe neuze da vir ar pez a zo merket er Scritur divar va fenn? Ha ne dlean-me ket eva ar c'halir en deuz roët va Zad dinn da eva?» O veza comzet evelse, hor zalver a bareas he scouarn da Malkus en eur douch outhi ebken; ha goudeze ec'h en em lakeas etre daouarn ar zoudardet Var gement-se, he ziskibien a gemeras oll an teac'h, nemet Per ha Ian pere a heulias ho Mestr a zibell.

### 71. Jesus dirac ar belec braz.

Ar zoudardet, o veza hammet he zaouarn d'hor zalver, her c'hassas da genta da di ar belec braz, Annas. Hema a c'houlennas digant Jesus petra oa he ziskibien, ha peseurt kelennadurez a roë dezho. Ha Jesus a respountas: «prezeget em euz dirac an oll, ha morse n'em euz lavaret netra e euz. Perae eta goulenn diganeñ peseurt kelennadurez am euz roët? Ar re a zo bet ous va zelaou a c'hoar petra m euz lavaret dezho: n'o peuz nemet goulenn ouz ar re-ze.» O clevet ar respount-se, unan euz a zervicherien ar belec braz a roas eur javedad d'hor zalver, en eur lavaret. «hag evelse eo e respountit d'ar belec braz?» Ha Jesus a respountas dezhan gant dousder. «mar em euz comzet fall, discouezit dinn penaoz; ha mar em euz comzet mad, perac e skoit ganeñ?»



Annas a reas cass hor zalver da di he dad-caer, ar belec braz Caiphas. An doctoret euz al lezen hag ar re genta euz a gear a ioa dija assamblet eno, ha prinset ar veleien hag hi a glaske eun destení faoz bennac a enep hor zalver, evit gellout he goundaoni d'ar maro. Mes ne gavent hini hag a vije hervez ar pez a renker, petra bennac ne ket an testou faoz a vanke. Goude beza elevet an testou-ze, Caïphas a lavaras da Jesus: «ne respountit netra d'ar pez a lavar an dud-ma en oc'h enep?» Mes muzellou hor zalver a jomas serret. Neuze ar belec braz a lavaras dezhan adarre: «en hano an Aotrou Doue oll-c'halloudec, me ho ped da ziscleria

deomp ha c'houi eo ar C'hrist, guir Vab Doue.» Ha Jesus a respountas: «ia, me eo; ha guelet a reoc'h eun deiz Mab an den azezet en tu deou d'an Aotrou Doue ollc'halloudec, hag o tisken var goabr an eñv.» O clevet ar respount-se, ar belec braz a rogas he zillad en eur lavaret: «hag ezom or beuz-ni bremañ a destou? He glevet o peuz oc'h unan o voal-gomz a enep Doue; petra livirit var gement-se?» Ha kement hini a ioa eno a respountas ractal: «din eo a varo!»

### 72. Jesus nac'het gant Per.

Epad an amzer-ze ar zoudardet ha servicherien ar belec braz o devoa great tan er porz evit en em zifen oc'h ar riou, rac goal ien oa an noz. Hogen, Per a ioa eno o toma assambles gantho. Ha setu eur plac'h pe eur



vatez euz an h o tremen ebiou, hag hi da lavaret dez- han: «sell, c'houi a ioa ive gant Jesus a Nazareth.» Mes Per hen nac'has drac m oll, hag a respountas: me? ne ana- vezan ket anezhan zoken.» Ha kerkent e canas ar c'hiloc. Eur pennadic goude, eur plac'h pe eur vatez all, o veza he remerket, a lavaras d'ar re a ioa eno: «hema a ioa ive gant Jesus a Nazareth.» Mes Per hen nac'has adarre, en eur doui var he le ne anaie ket zoken hor zalver. Abenn eun heur goude, e teuas er porz unan euz a vevellet Caïphas hag a ioa car d'an hini m'en doa Per trouc'het he scouarn dezhan gant eun taol cleze. Hennez, o veza anavezet an

abostol, a lavaras dezhan ractal : « c'houi zo sur unan euz a ziskibien Jesus ; rac m'em euz ho guelet en he gichen er jardin olivet, hag ouspenn, dioc'h ho clevet o comz, eo anad oc'h, eveldhan, euz ar Galilee. » Neuze Per en em lakeas da dou var he le evit an drede gueich ne anaie ket zoken an den-ze, en eur leusker c'hoaz a bep seurt mallozioù varnhan he unan ma n'oa ket guir ar pez a lavare. Kerkent e canas ar c'hilloc evit an eil gueich, hag er memes amzer, dre eun or pe eur prenest bennac, hor zalver a reas eur zell var he abostol digaloun. Ker buhan e teuas da zonch da Ber euz ar gomz-ma en devoa lavaret dezhan he Vestr : « araoc m'en devezo ar c'hilloc canet diou veach en noz-ma, c'houi o pezo va nac het abenn teir gueich. » Hag, o veza eat er meaz euz ar porz, e tirollas da vouela dourec d'he bec het.

An den a zo sempt meurbet. Per en devoa guelet he Vestr var menez Thabor e creiz ar c'hloar euz he dransfiguration, ha coutsgoude e teu d'he nac'h pa her guel o coueza er boan hag en dismegans, en devoa lavaret he unan a dlie dont varnezhan. Beilhit eta ha pedit.

### 73. Dizesper Judas.

Judas, o velet oa coundaonet Jesus d'ar maro gant ar pennou braz a Jerusalem, a zavas keuz ganthan, hag a deuas da zigass da brinset ar veleien an tregont pez arc'hant en devoa bet evit priz euz he dreitourniach. Hag heñ a lavare en eur ginnig an arc'hant-se dezho en dro : « pec'het am euz bet o lakaat etre ho taouarn buez an den-ze n'oa netra da damall dezhan. » Mes hi a respountas : « petra ra ze deomp ni ? An dra-ze a zell ouzoc'h. » Var gement-se Judas a daolas he arc'hant en templ, ha goudeze ez eas d'en em grouga. Prinset ar veleien, o veza dastumet an arc'hant, a lavaras entrezho : « arabad eo he lakaat en tenzor abalamour m'eo priz ar goad eo. » O veza neuze kemeret cuzul an eil digant egile, e prenjont gant an arc'hant-se park eur podeur evit ober anezhan eur veret da enterri an divroidi. Setu perac ar park-se a zo galvet Haceldama, da lavaret eo, *park ar goad.*

### 74. Jesus goapeat.

Goude m'oa bet hor zalver coundaonet d'ar maro, an dud a ioa oc'h he zivoal en em lakeas da ober goab anezhan, ha da ober divar he goust a bep seurt larseiez dud hag euzuz. Crañchat a rejont varnhan en he fas; moucha a rejont dezhan he zaoulagad, ha goudeze e skoënt ganthan a daoliou dorn pe a gravanadou, en eur lavaret: «divin, Krist, digant piou az peuz bet an taol-ze.» Hag eleiz a voal-gomzou all a lavarent c'hoaz evelse. Hogen, Jesus ne zigore ket he c'hinou da leusker eun glemmaden

### 75. Jesus dirac Pilat hag Herodes.

Ar pennou braz a Jerusalem en em assamblas adarre dioc'h ar mintin, hag a zisclerias evit an eil gueich oa hor zalver din a varo. Coulsgoude ne c'hellent lakaat den ebet d'ar maro eb assant pe aotreadur ar gouarner roumen. Setu perac e cassjont Jesus da di Bilat, a rene neuze ar vro en hano an impalaër a Rom Pilat a deuas er meaz euz he di d'ho digemeret, hag a c'houlennas outho: «petra o peuz da damall d'an den-ze?» Rag hi a respountas: «an den-ma a ro kentelliou fall d'ar bobl en eur zifen outhan paea an tailhou da Zezar, hag en eur lavaret ez eo heñ ar C'hrist a dle ren var Israel.» Neuze Pilat a reas eun dro var he zeuliou evit mont d'ar pretouer, da lavaret eo, d'al leac'h m oa custum da varn ar bobl, hag, o veza azezet eno var he gador a varner, e roas urs da zigass hor zalver dirazhan, hag e comzas outhan evel-hen: «c'houi eo roue ar iuzevien?» Ha Jesus a respountas: «ia, roue oun; mes va rouantelez ne d'eo ket euz ar bed-ma. Me a zo deuet var an douar evit reï testeni d'ar virionez Kement hini a gar ar virionez a zelaou va mouez-me.» Var gement-se Pilat a reas adarre er meaz euz he di, hag a lavaras da brinset ar veleien ha d'ar re all a ioa gantho: «ne gavan abec ebet en den-ze.» Mes hi a zave ho mouez goassoc'h-goaz a enep hor zalver, en eur lavaret: «ne ra nemet planta

pennadou er hobl adalec ar Galilee betec ama.» O clevet hano euz ar Galilee, Pilat a c'houlennas hag euz ar vro-ze oa hor zalver; hag, evel ma oue respountet dezhan oa euz ar vro-ze, e reas he gas raktal da di Herodes, gouarner euz ar Galilee, pehini a ioa deuet ive da Jerusalem evit goueliou Pask. Herodes en devoue eur joa vraz o velet Jesus; pell a ioa en doa c'hoant d'he velet; rac clevet en devoa hano meur a veich euz ar burzudou a rea, hag esper en doa e raje eur miracl bennac dirazhan. Mes caër en devoa treï ha distreï he gomzou e peb giz, hor zalver ne respountas netra d'an oll goulennou a reas dezhan. Herodes a reas neuze gwiska eur zaë venn da Jesus, evel da eun diskiantet, ha goudeze her c'hassas en dro da di Bilat. Adalec an deiz-se, Pilat hag Herodes a deuas da veza mignounet eus a eneboumen touet ma'z oant aziagent.

### 76. Jesus ha Barabbas.

Pilat en devoa c'hoant da zavetei he vuez d'hor zalver; rac credi a rea e tamallet anezhan e gaou. A hent all, ar gouarner a ioa bet spountet gant ar gemennadurez-ma a ioa bet digasset dezhan a berz he c'hreg: «list an den santel-ze e peoc'h; rac me'm euz bet en noz-ma divar he benn eun uvre hag en deuz great calz poan dimn.» Evit eta savetei he vuez d'hor zalver, setu ama petra zonjas Pilat da ober. Da c'houeliou Pask oa custum bep bloaz da reï he c'hras da eun torfetour bennac. Hogen, d'ar mare-ze ez oa e prizoun Jerusalem eun den brudet dre he fallagriez, eul laër hag eur muntrer, he hano Barabbas. Pilat a lakeas en he speret reï da joaz d'ar bobl, etre Jesus ha Barabbas, evit ar prizounier a vije roët he c'hras dezhan er blavez-se. Biken n'en devije credet ar gouarner e vije guell gant ar bobl gounen gras evit Barabbas eget evit Jesus. Ha couisgoude, setu petra a errnas. Pa deuas Pilat da c'houlenn ouz ar juzevien, hodet dirac he balez: «da behini euz an daou-ma, pe da Varabbas, pe da Jesus, hanvet Krist, e fell deoc'h e roffenn he c'hras er bla-ma evit goueliou Pask?» Ar bobl oll,

touellet gant prinset ar veleien hag ar pennou braz euz a gear, n'en devoue nemet eur vouez evit respount : «laoskit Barabbas da vale, ha dalc'hit Jesus ganeoc'h.» Neuze Pilat a c'houlennas adarre : «petra fell deoc'h eta a raffenn da Jesus?» Hag ar bobl oll a respountas a bouez-penn evel ar veich genta : «he staga ouz ar groaz ! He staga ouz ar groaz !» — «Mes, eme ar gouarner c'hoaz, peseurt droue en deuz-heñ great? Evidon-me ne gavan abec ebet ennhan evit her c'houndaoni d'ar maro Mont a ran eta da rei urs d'he scourjeza, ha goudeze m hen lezo da vont e peoc'h.»

Barabbas a verk an den pec'her pehini, oc'h en em zevel a enep Doue, a lam diganthan he unan ar vuez euz ar c'hras, hag a deu evelse da veza muntrer he ene Liammou an den pec'her a ia da veza torret ; rac Jesus-Krist a zo en em garget da baea evithan ar boan dleet d'he bec'hejou. — Pilat en devoa c'hoant da zavetei he vuez d'hor zalver, mes n'en devoue ket a nerz-caloun aoualc'h evit difen betec ar fin an hini a c'houie ervad n'oa netra da damall dezhan. Evelse a reas ive Ruben gueach all, pa falvezas d'he vreudeur guerza Joseph a enep peb guir ha lealdet.

**77. Jesus scourjezet ha curunet gant spern**

Pilat a reas cass hor zalver er meaz euz ar pretouer, hag he lakaat etre daouarn eur vanden soudardet Ar re-ma a lamas diganthan he zillad, hag, o veza he staget ouz eur peul, ec'h en em lakejont d'he scourjeza ken na oue he gorf oll leun a c'hoad ha goloët a c'houlou Goudeze e taoljont var he ziouscoaz eur vantel scarlat, evit ober goab anezhan ; hag, o veza great eun tourked gant scourrou spern hir ha calet, e sankchont an tourked-se en he benn egiz eur gurunen. Erfin, en he zorn deou e lakejont eur benduen evit servichout dezhan da voualen a roue. Neuze e stouent d'an daoulin dirazhan, en eur lavaret dre fars. «ni ho salud, roue ar Iuzevien.» Ouspenn-ze e crañchent varnhan en he fas hag e roëot dezhan javedadou. Aveichou all c'hoaz e crogent er benduen a ioa lakeat dezhan en he zorn, hag e tarc'hoent



taolioù ganthi var he benn, evit ober d'ar spern sanka ennhan dounnoc'h-dounna.

### 78. Jesus coundaonet d'ar maro

Pilat, o sonjal e teuje ar inzevien da gaout erfin truez ouz hor zalver o velet e pe stat oa lakeat gant ar zoudardet, a deuas d'hen discouez dezho, en eur lavaret : «setu ama an den !» Jesus a ioa eno e kichen ar gouarner gant he guruuen spern var he benn hag ar vantel scarlat var he ziouscoaz. Mes ar bobl criz ha digaloun ne rea nemet crial goassoc'h-goaz : «ar groaz dezhan ! Ra vezo staget ouz ar groaz !» Coulsgoude Pilat ne c'houïe ket calz c'hoaz pe du treï pa deuas prinset ar veleien hag ar pennou braz euz a gear da lavaret dezhan : «ma laoskit an den-ze da vale, n'oc'h ket mignoun da Zezar ; rac an nep piou bennac a fell dezhan beza roue en em zav a enep Cesar.» O clevet ar c'homzou-ze ar gouarner a gemeras aoun, hag, o velet ne c'houneze netra gant

enebourien hor zalver, e reas digass dour dezhan, hag e voalc'has he zaouarn dirac ar bobl, en eur lavaret: «evidon-me a zo neat va daouarn euz a c'hoad an den santel-ma, eun dra eo hag a zell ouzoc'h.» Hag ar bobl oll a respountas: «he c'hoad ra gouezo varnomp-ni ha var hor bugale!» Neuze ar gouarner a roas Jesus d'ar iuzevien evit he lakaat d'ar maro var ar groaz, ha coulsgoude en doa anzavet he unan n'en devoa cavet abec ebet ennhan.

Goad Jesus-Krist a zo couezet e gurionez var ar iuzevien. Abaoue triouac'h cant vloaz zo emaint o veva dre ar bed, ama hag a-hont, eb caout mui bro ebet dezho ho unan, hag ar beac'h euz a vuanegez Doue a zo bepret varnho e kement leac'h ma'z eont. Henvel int oua Cain a voa bet ive gueich all coundaonet gant Doue da vale tu-ma tu-hont gant eur merk var he dal, evit ma vije anavezet gant an oll, abalamour m'en devoa lazet he vreur Abel.

## 79. Hent ar C'helvar.

Goude m'oa bet douget ar zetans, ar zoudardet a grogas e Jesus evit her c'hass gantho var menez Calvar pe menez Golgotha, e peleac'h e tlie beza lakeat d'ar maro. Guiska a rejont dezhan adarre he zillad, ha goudeze e sammjont var he choug ar groaz var behini oa coundaonet da vervel. Hor zalver a gouezas meur a veich dindan ar beac'h pounner-ze. Ar zoudardet, o veza cavet var ho hent eun den a Ciren, he hano Simon, a reas dezhan sicour Jesus da zougen he groaz.

Assambles gant hor zalver e casset d'ar maro daou dorfetour. Eun niver braz a dud a deue varlerc'h. En ho zouez ez oa calz gragez pere a vouele hag a hirvoude o velet e pe stat edo hor zalver. Jesus a zistroas outho en eur lavaret: «merc'het Jerusalem, ne vouelit ket varnon-me, mes gouelit kent varnoc'h oc'h unan, ha var ho pugale. Dont a raï eun amzer, ha n'ema ket pell mui, ma vezo lavaret d'ar menezioù: menezioù, couezit varnomp; ha d'an torgennou: torgennou, goloït ac'hanomp.



ttac uar greer evel-hen d'u c'hoat glaz, petra ne vezo ket great d'ar c'hoat seac'h ha didalvez?»

> **Jesus-Krist, gwir Vab Doue, ha n'en deuz Doue ken mab nemethan dre natur, a zoug eb en em glemm ar groaz var behini e tle mervel. Evelse e tleomp ive dougen a galoun vad ha gant eur volontez sentuz ar c'hroaziou a zigass Doue deomp. Salver ar bed a zo casset d'ar maro e coumpagnunez daou laër, evelse Joseph, en Ejipt, a zoa bet lakeat ive er prizoun e coumpagnunez daou zen fall.**

### 80 Jesus staget ouz ar groaz.

Pa errujont var beg menez Calvar, ar zoudardet a ginnigas d'hor zalver eur banne guin ha vesll mesket en eun douez, evit m'en devije nebeutoc'h a boan pa vije staget ouz ar groaz. Mes hor zalver ne falvezas ket dezhan eva. Neuze ar zoudardet a ziviskas he zillad diganthan, hag a stagas anezhan ouz ar groaz gant tachou, e creiz etre an daou laër. Goudeze e rannjont he zillad entrezho, hag e tennjont plouz berr da velet da biou e vije he zaë.

Sac nor zalver a ioa oll en eun tamm, ha ne oa gret ebet ennhi, eur merk oa euz a lhs Jesus-Krist a zo ive oll a bez, ha ne c'hell ket ken nebeut beza great tammou pe lodennou anezhi,

## 81. Jesus er groaz.

Jesus a ioa eta a zistribill ouz ar groaz, ha criz meurbet oa ar poaniou en devoa da c'houzañv. He c'hoad a zivere dioc'h he gorf var an douar. Coulsgoude ar iuzevien ne reant van evit guelet ar stat truezuz e pehini oa lakeat. Plijadur a gemerent c'hoaz, er c'hountrol, oc'h ober goab anezhan, en eur lavaret: «c'houi a c'helle, var bo meno, pilat an templ d'an traoñ, hag he zevel a nevez abenn tri dervez; en em zavetet eta bremañ oc'h unan, ha diskennit divar ar groaz-se.» Ha Jesus a lavare: «va Zad, pardounit dezho, rac ne c'houzont ket petra a reont.» Unan euz an daou laër, a ioa var eur groaz a bep tu dezhan, a voal-gomze ive eu he enep. Mrs egle a scandale he goumpagnoun en eur lavaret: «n'az peuz ket eta aoun rac Doue petra bennac ma'z eo ken tost ar maro d'id? Evidomp-ni, n'e ket eb abec eo e c'houzañvomp ar poaniou-ma; mes hema n'en deuz great drouc ebet.» Goudeze e lavaras da Jesus: «Aotrou, o pet sonch ac'hanon, pa vioc'h eat d'ho rouantelez.» Ha Jesus a respountas dezhan ractal: «e guirionez m'hel lavar deoc'h, hirio zoken c'houi a vezo ganeñ er baradoz.»

Eur zell a fisians, taolet var Jesus stag ouz ar groaz, e zo aoualc'h evit parea cleñvejou an ene, n'euz fors pegen grevuz e vent. Evelse, gueich all, ar guel euz ar zarpant koueur-ha-stean, en devoa lakeat Moizes da zevel e beg eur peul, a ioa aoualc'h evit rei adarre ar iec'het da gorf ar re a veze bet flemmet gant ar zarpantet binimuz.

## 82. Ar Verc'hez Vari eharz treïd ar groaz.

Mari, mamm da Jesus, hag an abostol s.-Ian, a ioa eharz treid ar groaz. En eur zellet outho, Jesus a lavaras d'he vamm: «setu aze bo mab;» ha d'an abostol s. Ian:

« setu aze ho mamm ;» hag adalec neuze s. Ian a zalc'has ganthan mamm Jesus.

Mari, o chom a za charz treid ar groaz, a zo heñvel ous mamm calounec ar seiz breur Makabee. Chom a ra eno eb flach, petra bennac ma'z eo treuzet he ene gant seiz cleze a c'hlac'har. E persounach an abostol s. Ian, an oll gristenien a zo bet roet evit bugale da vamm Doue.

### 83 Jesus a varv er groaz.

Var dro cresteiz an douar oll a oue goloët a deñvalijen, hag an deñvalijen-ze a badas belec teir heur. Abenn an amzer-ze, Jesus, o velet oa dilezet gant Doue ha gant an dud, a lavaras gant eur vouez creñ : «va Doue, va Doue, perac o peuz va lezel en abandoun?» Eun nebeudic goude, e lavaras c hoaz : «sec het am euz.» Neuze eur zoudard a zoubas eun tamm spoue er guinegr, hag, o veza he lakeat e beg eur gorzen, her c'hinnigas d hor zalver da zuna. Jesus a zunas an tamm spoue, hag a lavaras goudeze : «brema ne jom mui netra da ober,» Hag, o veza soublet he benn, e tremenas.

Kerkent an douar a grenas, ar beziou a zigoras, ha ealz tud, maro e gras Doue, a deuas adarre e buez. Gouel an templ en em rannas etre daou adalec an traoñ betec al laez. An offiser hag ar zoudardet a ioa var menez Calvar, evit ober goard en dro d'hor zalver, a oue spountet ho unan, ha ne ouent ket evit miret da lavaret: « e gurionez, an den-ze a ioa Mab da Zoue. » Hag ar re a ioa deuet di euz a Jerusalem evit beza test euz a varo Jesus, hag eur maread a ioa anezho, a zistroē d'ar gear mantret-oll, hag en eur skeï var boul ho c'haloun.

Setu aze peur-c'hreat ar pez en doa Mab Doue da ober evit hor prena. Stag ouz ar groaz, he zaouarn astennet, an Hanterour-ze, deuet euz an eñv, en deuz trec'het an ifern ha saveteet an den, evel Moïzes, a zalc'he he blas gueich all, en devoa trec'het an Amalecitet, ha savetect ar bobl a Israel, en eur bedi ive var eur menez, he zivreac'h astennet. Dre he bemp gouli, Mab Doue en deuz paet ar pez a dliemp da justis he Dad evit hor pec'hejou. Evel-se David gueich all a ioa deuet abenn euz ar jeant Goliath, enebour he bobl, o vont d'en em ganna outhan gant pemp mean ebken. Euz a c'houliou hor zalver e redas an dour a c'hras hag a bardoun, evel, gueich all, e tilammas dour euz eur garrec evit recour ho buez d'ar Israelitet dare da vervel gant ar zec'het ebarz en dezert. An den a zo eta savetect, sinet eo ar peoc'h etré Doue hag heñ; an allians goz e deus great he zro. Setu perac gouel an templ pehini en doa, bete neuze, lakeat disparti etre ar bobl hag al leac'h santel, a deu da regi e daou anter. Ar sacrifisou coz, e pere e scuillet goad al loanet, o denz collet hiviziken peb talvoudegez dirac sacrifis hor zalver Jesus-Krist, ar sacrifis-se, n'euz nemethan hag a ve eur sacrifis gurion ha din a Zoue.

## 84. Jesus lakeat er bez.

Hor zalver a ioa bet staget ouz ar groaz derc'hent ar zadorn. Hogen ar zadorn-Fask a ioa eun deiz braz evit ar iuzevien. Evit eta ne jomche ket corfou ar re a ioa bet coundaonet d'ar maro a istribill ouz ar groaz abenn an deiz-se, ar zoudardet a beur-gassas an daou laer en eur

derri dezho ho divesker. Evit hor zalver, pa veljont oa dija tremenet, ne scojont taol ebet var he zivesker, mes unan anezho a reas eun toull dezhan en he gostez gant eun taol lans, ha kerkent e redas ac'hano dour ha goad. Dioc'h an abardaez, Joseph a Arimathi, unan euz a ziskibien Jesus, hag unan ive euz ar pennou braz a Jerusalem, (gant aoun rac ar iuzevien n en devoa ket anzavet bete neuze e vije diskib da Jesus), a deuas da c'houlenn corf hor zalver digant Pilat, ha Pilat hen roas dezhan. Joseph a ieas neuze, eun all, he hano Nicodem, hag hen, da zistaga corf Jesus dioc'h ar groaz. An daou-ze en em zicouras da seuill lou- zou a c'houez- vad var ar c'horf sacr, ha d he liena gant eul linser venn; ha goudeze e lakejont anezhan en eur bez nevez a ioa e horz Joseph, hag a ioa bet toullet en eur garrec. Lakaat a rejont, ouspenn, eur mean braz da stanka var ar bez.



Coulsgoude prinset ar veleien hag ar pharizianet n'oant ket evit repos. Mont a rejont eta da gaout Pilat, hag e leverjont dezhan: «an den-ze en deuz lavaret epad he vuez: me a zavo a varo da veo abenn tri deivez. Roit eta urs da ober goard en dro d he vez betec an trede deiz gant aoun na deuffe he ziskibien da gerc'hat he gorf ha da lavaret d'ar bobl ema savet adarre euz a varo da veo.» Pilat a roas dezho at goardou a c'houlennent. Ar re-ma en em renkas en dro da vez hor zalver, goude beza lakeat ar ziel var ar mean a ioa oc'h he stanka

Evel Eva, hor mamm hervez an natur, a zo bet tennet euz a gostez Adam, evelse an Ilis santel catholic, hor mamm hervez ar c'hras, a zo deuet euz a gostez digor hor zalver Jesus Krist. Difennet oa ouz ar Juzevien, bruzuna eskern an oan pascal ; setu perac ne oue torret ne cun euz a ijili hor zalver Jesus Krist, ar gwir oan pascal



SEIZVET PENNAD

*Buez gloruz hor zalver Jesus-Krist*

**85. Jesus-Krist o sevel a varo da veo.**

Daou zervez a ioa m edo corf hor zalver er bez. Mes d'an trede deiz, dioc'h ar mintin, mintin-mad, an douar a grenas, hag hor zalver a zavas euz ar bez leun a vuez. Eun eal a ioa diskennet euz an eñv da lamet ar mean a ioa lakeat da stanka var ar bez, ha goudeze oa azezet var c'horre ar mean. O velet an eal-ze, a ioa guen evel an erc'h ha skeduz evel eul luc'heden, ar goardou a oue spountet ha strafillet-oll ; coueza a rejont a stok ho c'horf d'an douar evel tud anter-varo gant ho encrez, ha goudeze e tec'hjont kuit kenta ma c'heljont.

Goulsgoude Mari-Madalen, Mari, mamm da Jakes, ha Salome, a deuas ive en deiz-se d'ar bez, kerkent ha



sao-heol, evit scuilh louzou c'houez-vad var gorf hor zalver. Hag hi a lavare entrezho en eur zont gant an hent. « piou a zavo deomp ar mean a zo o stanka var ar bez? » Hogen, pa errujont, e veljont ar mean lamet euz he blas hag ar bez goullo. O velet kement-se, Mari-Madalen a reas diouc'htu eun dro da gass ar c'helou d'an ebestel. Ar gragez all a jomas eno; mes, o veza remerket an eal, e kemerjont kement a aoun ma ne gredent ket sevel ho daoulagad diouc'h an douar. Mes an eal a lavaras dezho. «n'o pezet aoun ebet. Me c'hoar e claskit Jesus a Nazareth; mes perac clask etouez ar re varo an hini a zo leun a vuez? Savet eo a varo da veo; n'ema mui ama; setu al leac'h e pelini oa bet lakeat he gorf. It affo da lavaret d'he ziskibien, ha dreist oll, da Per, eo savet euz a varo da veo, hag e vezo en ho raoc er Galilee; eno e c'helloc'h he velet, evel m'en deuz he unan disclerieret deoc'h.»

Prestik goude m oa eat ar gragez-se kuit, ec'h erruas ive an daou abostol Per ha Ian. Mari-Madalen a ioa bet o lavaret dezho n'edo mui corf Jesus er bez. Mes hi a c'hoanteas guelet gant ho daoulagad ho unan ha guir oa ar pez o devoa clevet. Dont a rejont eta ho daou betec ar bez, mes ne gavchont ennhan nemet ar pez a ioa bet o liena ar c'horf santel, ha var gement-se ez ejont raktal en dro d ar gear.

Jesus a jomas er bez ket ha m'oa bet Jonas e cof ar pesk. D'an trede deiz e teuas da vir ar pez a zo merket er pemzecvet psalm: ne lezoc'h ket corf ho Mab santel da vreina e caloun an douar. Hor zalver a deuas euz ar bez leun a c'hloar, dre he c'halloud he unan, ha gant eur c'horf ha n'en doa mui an doare en devoa azagent. Hervez ar pez en doa discleriet guech all ar prophet Isaias, he vez a vezo douget henor ha respet dezhan, betec fin ar bed, gant an oll boblou kristen.

### 86 Jesus en em ziscouez da Vari Vadalen.

A veac'h oa eat Per ha Ian kuit pa deuas adarre Mari-Madalen da glask corf hor zalver. Eun anken vraz a ioa var he speret abalamour n'her c'have mui el leac'h m oa bet lakeat. Coulsgoude, o veza great c'hoaz eur zell er bez, e velas eno daou eal, guisket e guen, hag a lavaras dezhi: «maouez, perac e vouelit?» Hag hi a respountas: «abalamour m'o deuz casset gantho corf va Mestr, ha ne c'houzoun ket e peleac'h o deuz hen lakeat.» O veza comzet evelse, e troas he fenn da zellet adreñ he c'hein, hag e velas Jesus en he za dirazhi. Mes hi ne anavezas ket anezhan, hag a zonjas dezhi oa ar jardiner oa. Setu perac e lavaras dezhan: «mar d'e c'houi eo o peuz her c'hasset ganeoc'h, livirit dinn a peleac'h o peuz hen lakeat, ma z inn d'he gerc'hat.» Neuze Jesus a c'halvas anezhi dre he hano, en eur lavaret: «Mari!» Ker buhan Mari-Madalen a anavezas hor zalver, hag, o veza en em strinket d'he dreid, e lavaras d'he zro: «o va Mestr!» Hogen Jesus a lavaras dezhi: «it da gaout va breudeur, ha livirit dezho evel-hen euz va ferz: mont a ran da



bignat varzu va Zad hag oc'h hini, varzu va Doue hag ho Toue.» Mari-Madalen a ieas ractal da gounta an dra-ze d'an diskibien; mes ar re-ma ne felle ket dezho credi ar pez a lavare.

### 87 Ar goardou a ia da gounta da brinset ar veleien ar pez a zo erruet.

Ar goardou, o veza kuiteat ar bez gant ho spount, a ieas da gounta da brinset ar veleien ar pez a ioa c'hoarvezet. Ar re-ma a assamblas ar pennou braz euz a gear, hag, o veza en em glevet gantho, e rojont eun dornad mad a arc'hant d'ar zoudardet, en eur lavaret dezho: «livirit eo deuet he ziskibien da gerc'hat he gorf en noz epad m'oac'h cousket. Ha mar clev ar gouarner an dra-ze, ni a gomzo evidoc'h, ha ne raio droue ebet deoc'h.» Ar zoudardet a gemeras an arc'hant, hag a reas evel m'oa bet gourc'hemennet dezho.

**88. Jesus en em ziscouez da zaou ziskib a ioa o vont da Emmaüs.**

En deiz-se c'hoaz, dioc'h an abardaëz, ez oa daou ziskib o vont da Emmaüs, eur bourg pe eur geriaden hag a zo var dio diou leo dioc'h Jerusalem. En eur vont gant ho hent, an daou ziskib-se a gomze entrezho divar benn hor zalver. Ha setu Jesus he unan oc'h en em ziscouez en ho c'hichen evel eun den hag a ioa o vale dre eun hevelep hent gantho. Mes hi ne anavezchont ket anezhan. Neuze hor zalver a c'houlennas digantho:



«euz a betra e comzit evelse ho taou, ha perac eo ken teñval-ze ho penn?» Hag unan anezho, he hano Cleophas, a respountas: «c'hou n'oc'h ket eta euz a Jerusalem ma ne c'houzoc'h ket petra zo c'hoarvezet eno en deiziou-ma?» Var gement-se an daou ziskib en em lakeas da gounta d'ho c'houmpagnoun o devoa credet oa Jesus a Nazareth ar Messias, abalamour d'an traou caër ha burzuduz a rea. «Mes, emezho, priñset ar veleien hag ar pennou braz euz a gear o deuz lakeat he goundaoni d'ar maro, ha setu hirio an trede deiz abaoue m'ema he gort

er bez.» Neuze hor zalver a lavaras: «na c'houi zo berr ho speret, ha poud da gredi ar pez o deuz discleriet ar brophetet! Daoust ha n'oa ket red d'ar C'hrist gouzañv ar poaniou en deuz gouzañvet abarz erruout en he c'hloar?» Goudeze, en eur vont euz an eil levr d'egile euz ar Scritur sacr, adalec levriou Moïzes betec scridou ar brophetet, e roas da anaout sclear d'an daou ziskib ar pez a ioa merket eno divar he benn. O veza erruet evelse e bourg Emmaüs, Jesus a reas an neuz da vont larcoc'h. Mes an daou ziskib a reas dezhan chom gantho, en eur lavaret: «chomit ganeomp, rac pardaëz eo dija ha bremaic ema an noz.» Jesus a jomas eta en ho c'houmpagnunez, hag, o veza eat gantho en ti ma'z eant, ec'h en em lakeas ous taol eveldho. Neuze e kemeras eunn tamm bara, hag, o veza he venniget, hag he rannet etre daou, hei c'hinnigas da zibri d'an daou ziskib. Kerkent daouladad ar re-ma a zigoras, hag ec'h anavezchont ho Mestr. Mes hor zalver a zisparissas ractal. An daou ziskib, leun a joa, a zavas ive dioc'h taol, hag a zistroas dioc'htu da Jerusalem.

Ar iuzevien n'oa ket bet falvezet dezho anaout Jesus evit ar Messias, en despet d'ar burzudou a bep seurt en devoa great en ho zouez. Setu perac ive hor zalver n'en em ziscouez ket dezho goude m'oa savet a varo da veo. N'en em ziscouez nemet d'he ziskibien, a grede ennhan, hag a glaske anezhan euz a greiz ho c'haloun. Evelse ive, en deiz a hirio, Jesus a deu gant he c'hras da gaont ar re hen digemer a volontez vad, mes dilezel a ra ive erfin ar re a gendalc'h da zerra outhan dor ho c'haloun, petra bennac m'en deuz dija gouleunet digor outho meur a veich hag e meur a fesoun.

## 89. Jesus en em ziscouez d'an oll ebestel assamblas.

Pa erruas an daou ziskib e Jerusalem, goude heza great ho zro e Emmaus, an ebestel hag an diskibien all a ioa assamblet eno en eur zal, hag a lavaras dezho: «mad! guir eo e savet hor Mestr a varo da veo; rac Simon en deuz he velet.» Neuze hi en em lakeas da gounta, d'ho zro, ar pez a ioa c'hoarvezet gantho en hent,

ha penaoz o devoa anavezet Jesus p'en devoa rannet eun tamm bara entrezho. Epad m'edo an ebestel hag an diskibien all o comz euz an traou-ze, serret-cloz gantho an doriou var al leac'h ma edont gant aoun rac ar iuzevien, setu hor zalver he unan oc'h en em ziscouez e creiz ar zal hag o lavaret dezho: «ar peoc'h ra vezo ganeoc'h!» An ebestel a oue strafillet ha spountet-oll o velet ho Mestr; rac credi a reant oa eur speret eo a ioa dirazho. Neuze Jesus a gomzas outho evel-hen: «rac petra o peuz-c'houi aoun, ha perac a lezit-hu ar zonjou-ze da c'hounit ho caloun? Sellit ous va daouarn hag ous va zreïd; me va unan eo; touchit ouzinn hag e veloc'h piou oun: eur speret n'en deuz na kig nag askorn evel a velit am euz-me» Hag, o veza comzet evelse, e tiscouezas dezho he zaouarn hag he dreïd. Goudeze e c'houlennas digantho: «bez' o peuz ama eun dra bennac da zibri?» An ebestel a ginnigas dezhan eun tamm pesk poazet oc'h an tan hag eun delhen-goar; ha Jesus a zebras dirazho.

### 90. Hor zalver oc'h institui ar zacramant a binijen

Jesus a lavaras goudeze d'he ebestel: «ar peoc'h ra vezo ganeoc'h! Evel m'oun bet digasset gant va Zad, evelse me ho cass d'am zro». Neuze e c'hoëzas varnho, hag e lavaras adarre: «recevit ar Speret-Santel, ar pec'hejou a vezo pardounet d'ar re m'o pezo ho fardounet; ha ne vezint ket pardounet d'ar re n'o pezo ket ho fardounet.»

An ebestel a dlie mervel, mes an Ilis a dlie padout ato. Setu perac ar c'halloud roët d'an ebestel a zo chomet gant ar re a zalc'h brema ho flas, da lavaret eo, gant an eskibien. Ar re-ma, hag ar veleien a zo oc'h ho zicour, o deuz bepret, a rumm da rumm, ar c'halloud da bardouni ar pec'hejou, pe da jom eb ho fardouni. Mes peur e tleont-hi pardouni ar pec'hejou, ha peur e tleont-hi chom eb ho fardouni? Setu ar pez ne c'hellont ket da c'houzout nemet dre ar gonfession

### 91. Jesus ha S. Thomas.

S. Thomas n'edo ket gant an ebestel all pa oa hor zalver en em ziscouezet dezho. Pa z eas eta an ebestel all da gounta dezhan o devoa guelet ho Mestr, Thomas ne fellas ket dezhan credi. «Ne gredinn ket, emezhan, ken n'am bezo guelet merk an tachou en he zaouarn, ha lakeat va biz e toullou an tachou, ha va dorn er gouli euz he gostez.» Hogen, eiz dez goude, an diskibien a ioa adarre assamblet, ha Thomas gantho. Evel ar veich all, an doriou a ioa serret-cloz var al leac h ma edont. Ha setu Jesus oc h en em ziscouez adarre en ho zouez hag o lavaret dezho: «ar peoc'h ra vezo ganeoc'h!» Goudeze e lavaras da Domas: «lakit ho piz ama ha sellit ous va daouarn, tostaït ive ho torn ha lakit-heñ er gouli euz va c'hostez, hag hiviziken ne d it ket da ober an den diseredic, mes bezit eun den a leiz beo ha slard.» Neuze Thomas en em strinkas da dreid hor zalver, en eur lavaret: «va Mestr ha va Doue!» Ha Jesus a respountas: «credet o peuz, Thomas, abalamour m'o peuz guelet. Eüruz ar re a gred eb beza guelet!»

### 92. An abostol S. Per lakeat da genta pastor.

Hervez an urs roët dezho gant hor zalver, an ebestel o devoa kuiteat Jerusalem hag a ioa en em dennet er Galilee. Eno Jesus en em ziscouezas dezho var lenn Jenezareth, hag, o veza ho lakeat da haka eun niver braz a besket, e tebras ha unan gantho. Goude ar pred e c'houlennas evel-hen ous Simon-Per: «Simon, mab da Ian, va c'haret a rit-hu muioc'h eget ar re-ma?» Ha Per a respountas: «o va Mestr, c houi a c'hoar e caran ac'hanoc'h.» Neuze Jesus a lavaras dezhan: «bezit pastor va oanet.» Goudeze e c'houlennas diganthan evit an eil gueich: «Simon, mab da Ian, va c haret a rit-hu?» Ha Per a respountas evel ar veich genta: «ia, va Mestr, c houi a c hoar e caran ac'hanoc'h.» Var gement-se Jesus a lavaras dezhan adarre: «bezit pastor va oanet.» Ha goudeze e c'houlennas outhan evit an drede gueich:



« Simon, mab da Ian, va c'haret a ri-hu ? » Per en devoue poan o clevet hor zalver o c'houlen outhan evit an drede gueich hag he garet a rea, ha setu heñ da respount : « o va Mestr, c'houi a anavez peb tra, c'houi a c'hoar ervad e caran ac'hanoc'h. » Neuze Jesus a lavaras dezhan : « bezit pastor va dañvadezet. »

An oanet eo an oll dud fidel euz an Ilis, hag an dañvadezet eo an eskibien a zo carget da ren an dud fidel en hent euz ar zilvidigez, ha d'ho maga gant comzou Doue ha gant ar zacramanchou. Hor zalver Jesus-Krist en deuz roët ato da anaoul, keit ha m'e bet var an douar, ea s. Per ar c'henta euz an ebestel. Great en deuz anezhan ar penn hag ar mean diazez euz he Ilis, hag hen lakeat en deuz da bastor var an eskibien ho unan kerconlz ha var an oll dud fidel a zo en ho c'harg. Ar renk kenta ze, roet gueich all da s. Per, a zo tremenet var he lerc'h d'ar pabet euz a Rom pere a zalc'h brama he blas.

### 93. Jesus a lavar d'he ebestel e tigasso dezho ar Speret-Santel.

Hor zalver en em ziscouezas c'hoaz meur a veich d'he ziskibien, hag a gomzas ganth divar benn an Ilis, pehini eo he rouantelez var an douar. D'an daou-ugentvet

dervez goude m'oa bet savet euz a varo da veo, ec'h en em ziscouezas evit ar veich diveza d'he oll ebestel, assamblet e Jerusalem. Rei a reas urs dezho da jom er gear-ze ken n'o devije recevet ar Speret-Santel. Lavaret a reas dezho. «abarz nemeur ama ar Speret-Santel a ziskenno varnoc'h; neñ a roïo deoc'h an nerz da rei testeni ac'hanon-me e Jerusalem, e kement corn zo er Judee, ha betec ar penn pella euz ar bed.»

### 94. Jesus o kimiada dioc'h he ebestel, hag o pignat en env.

Goude heza lavaret d'he ebestel e tigassche dezho ar Speret-Santel, hor zalver ho c'hassas ganthan var menez Olivet. Eno e comzas outho evel-hen: «peb galloud a zo roët dimn en eñv ha var an douar. It eta dre ar bed



oll da hrezec an Aviel d'an oll bobiou euz an douar; badezit anezho en hano an Tad, ar Mab hag ar Speret-Santel, ha deskit dezho miret kement gourc'hemenn ha

kement kelennadurez am euz-me roët deoc'h. Setu, me va unan a vezo ganeoc'h bemdez keit ha ma chomo ar bed-ma en he za. An nep piou bennac a gredo ennon hag a recevo ar Vadiziant, a vezo salvet; an nep ne gredo ket a vezo coundaonet.»

Jesus a zo ato gant he lis, petra bennac ne c'heller ket he velet gant daoulagad ar c'horf; kendelc'her a ra da brezec dre c'hinou an eskibien hag ar veleien, da ginnig sacrifisou da Zoue dre ho daouarn, ha da ren e persounach hon Tad santel ar pab.

Goude beza comzet evelse, hor zalver Jesus-Krist a zavas he zaouarn da vennigen he ebestel, hag, epad m'edo oc'h ho bennigen, e pignas dirazho en eñv, el leac'h m'eo azezet en tu deou da Zoue. An ebestel, estlammet ha glac'haret, ne dennent lagad ebet divar ho Mestr, ken na oue erfin cuzet outho gant eur goabren. Neuze daou eal, hag hi guisket e guen, a deuas da lavaret dezho: «tud a C'halilee, perac e chomit-hu aze da zellet ouz an eñv? Ar Jesus-se o peuz guelet oc'h en em zevel en eñv, a ziskenno adarre eun deiz egiz m'o peuz he velet o pignat.» Var gement-se an ebestel a adoras ho Mestr hag a zistroas da Jerusalem en eur veuli Doue.

Jesus-Krist a zo pignet en eñv evit ren ive evel den e gloar Doue. Ar pez a erruas gant Elias gueich all a verke ar pez a dlie hor zalver da ober. Ar prophet-se a oue savet en eñv en eur c'har tan, ha dont a dle adarre var an douar, hervez ar prophet Malachias, eun nebeut araoc eil donedigez hor zalver. Adam, dre he bec'het, en devoa lakeat an dud da zistrei ho daoulagad divar ho guir bro; Jesus, an eil Adam, hon laka adarre, en eur bignat en eñv, de zevel hon daoulagad varzu eno, hag a ro deomp an esperans da gaout perz ive eun deiz en eürusdet a bado da viken.

## 95. Eur ger en eur achui.

Kement tra a zo het merket ama divar benn buez, oberou ha comzou Jesus-Krist, a zo tennet divar ar pevar aviel. Mes hor zalver en deuz great ha lavaret calz traou all ha n'euz hano ebet anezho er pevar aviel. Rac, evel

a lavar an abostol s. Ian, ma vije bet c'hoant da scriva kement tra en deuz great pe lavaret Jesus-Krist epad m'eo bet var an douar, ne vije ket cavet er bed oll, peger braz bennac ma'z eo, plas aouac'h da lakaat al levriou a vije bet red da ober evit kement-se.

---

# EIL LODEN.

## HISTOR AN EBESTEL.

### 96. Eur ger araoc.

Jesus a ioa deuet er bed-ma evit lakaat Doue da ren var an douar e plas an diaoul. Setu perac, en eur bignat en eñv, e lezas var he lerc'h eun Ilis vihan pehini a dlie creski hag en em skigna dre ar bed oll. An ebestel eo a oue carget da genta da lakaat evelse rouantelez Doue var an douar, da lavaret eo, an Ilis santel, da greski ha d'en em astenn dre ar bed. Mont a reomp brema da gounta petra rejont evit kement-se.

### 97. S. Mathias choazet evit abostol.

Goude m'oa pignet hor zalver Jesus-Krist en eñv, an ebestel a zistroas da Jerusalem. En em denna a rejont neuze, ar Verc'hez Vari, an diskibien all hag hi, en eur gambr pe eur zal, hanvet ar *Cenacl*. Eno, epad dec dervez dioc'htu, e tremenjont ho oll amzer o pedi, evit en em lakaat e stat vad da receo ar Speret-Santel. Var dro c'houec'h-ugent a ioa anezho, ha lavaret e vije great n'o devoa oll nemet eur galoun hag eur speret. Eun dervez s. Per a gomzas d'he vreudeur divar benn choaz eun abostol all e plas an treïtour Judas. Ar pez a lavaras s. Per a oue cavet mad. Goulenn a rejot da genta sclerijen digant Doue, ha goudeze e oue tennet d'ar zort, hag ar zort o veza couezet var an diskib Mathias, hema a oue choazet evit an daouzecvet abostol.

**98. Ar Speret-Santel o tisken var an ebestel.**



D'an decvet dervez goude m'oa pignet hor zalver en eñv edo Pantecost ar iuzevien. En deiz-se, dioc'h ar mintin, an ebestel a glevas, en eun taol-count, an ti el leac'h ma edont o tregarni penn-da-benn gant eun trouz braz, a deue euz an eñv, hag a ioa heñvel ouz trouz eur gorventenn; ha kerkent e veljont ive evel teodou tan o strinka en ho zoucz, hag o tont da blava, unan var benn peb hini anezho. Ractal e ouent oll leun euz ar Speret-Santel, hag ec'h en em lakefont da gomz a bep seurt langachou disheñvel. Hogen, d'ar mare-ze ez oa e Jerusalem iuzevien euz a gement corn zo er bed, deuet di da dremen gouel ar Pantecost. Ar brud euz ar pez a ioa c'hoarvezet gant an ebestel o veza eat dre gear, eur maread euz ar iuzevien-ze en em assamblas dirac an ti el leac'h ma edont, hag oll e ouent souezet maro o clevet anezho o comz peb hini euz al langachou a gomzent ho unan. «Biscoaz kement all, a lavare ar iuzevien-ze gant

ho estlamm; daoust hag an dud-se n'int ket euz ar Galilee? Penaoz eta e c'hellont-hi comz al langachou a gomzer er broiou e pere emaompni o chom?» Hinennou coulsgoude a rea goab euz ar re a ziscoueze beza ker souezet. «Bah! emezho, an dud-ze a zo savet ar guin d'ho fenn.» Neuze s. Per, en he za, hag an ebestel all en dro dezhan, en em lakeas da gomz evel-hen a vouez huel: «tud euz ar Judee, ha c'houi oll a zo o chom e Jerusalem, selaouit ac'hanon! Nan, an dud-ma n'e ket savet ar guin d'ho fenn evel m'o peuz c'hoant da lavaret e ve; mes guelet a rit hirio o tont da vir dirazoc'h ar pez en deuz disclerìet gueich all an Aotrou Doue dre c'hinou ar prophet Joël: dont a raï eun amzer, eme an Aotrou Doue, e pehini me gargo peb den euz va Speret. Tud a Israël, selaouit ar c'homzou-ma. Jesus a Nazareth, an den-ze pehini en deuz discouezet deoc'h ker sclear, dre ar burzudou a rea en ho touez, e teue a berz Doue, ha pehini oc'h euz-c'houi coulsgoude lakeat d'ar maro var eur groaz dre zaouarn ar vourrevien, an den-ze a zo brema en eñv, azezet en tu deou da Zoue, hag heñ eo en deuz lakeat he Speret da zisken hirio varnompni, hervez an destenì a ro deoc'h ho taoulagad hag ho tiouscouarn. Red eo eta da hep hini ac'hanoc'h anaout hag anzao eo Jesus Salver ha Mestr ar bed oll.»

Ar re a ioa o selaou s. Per, epad ma comze evelse, a oue ho c'haloun rannet gant glac'har, hag a c'houlennas outban hag ouz an ebestel all: «breudeur, petra dleompni da ober?» Ha s. Per a respountas: «grit pinijen, ha deuit peb hini ac'hanoc'h da receo ar vadiziant en hano Jesus-Krist evit ma vezo pardounet deoc'h ho pec'hejou; ha goudeze e recevoc'h ive ar Speret-Santel.» Var dro tri mil a oue badezet dioc'h-tu en deiz-se. Oll e talc'hent mad da vont da zelaou an ebestel, da bedi ha da gommunia assambles gantho; hag an niver anezho a greske a zeiz da zeiz

Da zeiz ar Pantecost ar Speret-Santel a sclereas sperejou an dud, evit ma c'heljent coumpren langach an ebestel, hag anaout ar virionez euz ho c'homzou. Gueich all, er

c'hountrol, pa oa bet c'hoant da zevel tour Babel, Doue en devoa rouestlet ha kemmesket langach an dud ourgouillus o devoa lakeat ar zonch-se en ho speret, en eun hevelèp feson ma ne c'hellent mui en em goumpren an eil egile. Ar Pantecost kenta a ioa bet gueich all evit ar Iuzevien eun dervez a spount hag a encrez, rac da geñver an deiz-se eo oa deuet an Aotrou Doue da zigass dezho he lezen, divar menez Sinaï, e creiz an tan euz al luc'het hag an trouz euz ar gurun. Ar Pantecost kenta euz al lezen nevez a oue, er c'hountrol, eun dervez a joa hag a laouenedigez evit an ebestel, hag evit an oll eneou fidel a zigoras ho c'haloun gant carantez ha gant anaoudegez vad da receo donezounou ar Speret-Santel. En amzer al lezen goz, gouel an eost a errue assambles gant gouel ar Pantecost, d'ar Pantecost kenta euz al lezen nevez, ar Speret-Santel a zastumas ive eun eost caer etouez ar Iuzevien, dre an niver braz a eneou a heulias hag a lakeas da dàlvout ar sclerijen a roas dezho.

**90 § Per a bare eur paour-keaz camm chare an templ.**

Er memes deiz, var dro teir heur dioc'h an noz, s. Per ha s. Ian a ioa o vont d'an templ da ober ho feden. Ha setu, e kichen an or a reat an *or vrao* anezhi, e cavchont eur paour-keaz hag a ioa ganet camm. Ar paour-ze a veze douget di bemdez evit goulenn an aluzen ouz ar re a deue d'an templ. O velet s. Per ha s. Ian o tremen ebiou dezhan, ec'h astennas he zorn da c'houlenn digantho eun draïc bennac. Neuze s. Per a lavaras: «n'em euz nag aour, nag arc'hant, mes ar pez am euz a roan deoc'h a galoun vad. En hano Jesus-Krist a Nazareth, savit en ho sa ha kerzit.» Er memes amzer s. Per a grogas en he zorn evit he zicour da zevel, ha ker buhan ar paour-keaz camm a deuas nerz dezhan en he zivesker; poueza a c'hellas var hiantou he dreid, hag, o veza savet en he za, ec'h en em lakeas da gerzet, hag ez eas en templ gant an daou abostol evit trugarekaat Doue.

Ar brud euz ar miracl-se o veza eat dre gear, ar bobl a ziredas d'an templ a bep tu, hag an oll a oue souezet-maro o velet ar paour-keaz camm o vale ken eun ha ken dress ha peb hini. Neuze s. Per a zavas he vouez dirac ar bobl, hag a gomzas evel-hen: «tud a Israël, perac



oc'h-hu ker souezet gant ar pez a welt ha perac e sellit-hu ouzomp-ni gant an daoulagad estlammet-se, evel pa ve ni, dre hon nerz hag hor galloud hon unan, eo or beffe roët ar c'herzet d'an den-ze? N'e ket ni eo or beuz great an dra-ze; mes Doue hon tadou eo en deuz glorifiet he Vab Jesus, an hini o peuz-c'houi lakeat d'ar maro, petra bennac ma'z eo diganthan eo e teu ar vuez. Ar Mab-se da Zoue eo en deuz, dre an nerz hag ar c'halloud euz he hano, ha dre ar feiz or beuz-ni en nerz hag er c'halloud-se, great ar burzud ma'z oc'h oll test anezhan. Ia, Hen eo en deuz lakeat an den-ma, a welt ama dirazoc'h hag a anavezit a bell zo, da veza pare piz dioc'h ar pez a vire outhan da boueza var he zivesker ha da gerzet evel ar re all. Gouzout a ran, va breudeur, ne c'houîac'h ket petra reac'h p'o peuz lakeat Mab Doue d'ar maro. Grit eta pinijen ha distroït ouz ho salver, hag e vezo pardounet deoc'h ho pec'hejou.» Ar c'homzou-ze, hag ar miracl great e kenver an hini a ioa ganet camm, a skoas eun taol ker pounner var galounou ar re a ioa eno, ma teuas pemp mil den dioc'htu da c'houlenn beza badezet.

**100. S. Per ha S. Ian dirac ar pennou braz a Jerusalem.**

S. Per ha S. Ian a ioa c'hoaz o comz ouz ar bobl pa zigouezas eno ar veleien hag an offiser a ioa e penn goardou an templ. Ar re-ma a ieas drouc ennho o velet an

ebestel o prezec d'ar bobl a vouez huel, ha raetal e rejont urs d'ho dastum ha d'ho c'hass d'ar prizoun da dremen an noz. Prinset ar veleien hag ar re vraz euz a gear, o veza en em assamblet antronoz, a reas digass dirazho s. Per ha s. Iann. Goulenn a rejont da genta ouz an daou abostol: «dre beseurt galloud, pe en hano piou o peuz-c'houi great ar pez o peuz great deac'h?» Ha kerkent s. Per a respountas: «selaouit, prinset a Israël: ra zeui peb hini ac'hanoc'h ha ra zeui ar bobl oll da anaout ar virionez! Mar d'ema an den-ze a ioa ganet camm en he za ama dirazoc'h, mar d'eo pare piz dioc'h ar pez a vire outhan da gerzet, n'e d'eo nemet dre an nerz hag ar c'halloud euz a hano hor zalver Jesus-Krist. Ar zalver-ze, c'houi o poa hen lakeat d'ar maro var eur groaz; mes Doue en deuz lakeat anezhan da zevel euz ar bez leun a vuez. Heñ eo ar mean a zo bet taolet ganeoc'h-hu a gostez, hag a zalc'h an ti oll en he za. N'ez euz silvidigez ebet da c'hortoz nemet dreizhan; rac n'ez euz var an douar etouez an dud hano all ebet, nemet he hini, hag en deffe ar c'halloud d'hor zavetei.»

Var gement-se ar pennou braz a Jerusalem hag ar veleien a roas urs da gass an daou abostol er meaz euz ar zal. Goudeze ec'h en em lakejont da gemeret cuzul an eil digant egile. «Petra a raimp d'an dud-se? emezho. Ar miracl o deuz great a zo anavezet gant kement den a zo e Jerusalem; setu aze eun dra hag a zo sclear, ne c'hellomp ket hen nac'h. Mes evit ne d'ai ket larcoc'h ar brud euz ar miracl-se, mi ia da zifen grons ouz an dud-se lavaret ger ebet mui divar henn an hano a Jesus.» Mes s. Per ha s. Iann, o veza bet digasset adarre d'ar zal, a respountas: «guelit oc'h unan hag eun dra vad e ve dirac Doue senti ouzoc'h kent eget senti outhan. Ni n'oump ket evit miret da gomz euz ar pez or beuz guelet ha cleyet.» Goude ar respount-se, ar varnerien a lezas an daou abostol da vont el leac'h ma carjent. Ho gourdrouz a rejont c'hoaz, evit guir, ma kendalc'hjent da brezec evel o devoa great dija; mes ne gredjont ober drouc ebet dezho gant aoun rac ar bobl.

### 101. Buez ar gristenien genta

Ar gristenien genta a reno eur vuez santel meurbet. Delc'her a reant mad da vont da zelaou an ebestel, da bedi ha da gommunia assambles gantho. N'o devoa oll nemet eur galoun hag eun ene. Nicun anezho ne zonje e vije dezhan he unan ebken ar pez en devoa, peh tra a ioa boutin entrezho. Setu perac ne oa paour ebet en ho zouez; rac ar re o devoa tiez, douarou, ho guerze hag a zigasse ar priz anezho eharz treïd an ebestel, hag ar re-ma a ingale an arc'hant-se etre an oll dud fidel, en eur reï da bep hini hervez he ezom. Ar garantez-se a vreudeur o devoa ar gristenien genta an eil evit egile a rea d'ar bobl caout eun istim hag eur respet braz evitho, hag an niver anezho a greske a zeiz da zeiz.

### 102 Ananias ha Saphir.



En amzer-ze e veve daou bried, eun goaz hanvet Ananias, hag he c'hreg, hanvet Saphir. Ar re-ma a verzas eur park o devoa, hag eu em glevas da zelc'her gantho lod euz an arc'hant o doa bet evithan. Ananias a ieas da gass an nemorant d'an ebestel, hag a roas ar

pez a ioa eat ganthan evel pa n'en devije guerzet he bark nemet kement-se. Mes s. Per a lavaras dezhan. «Ananias, perac o peuz-c'hout lezet Satan da c'houmit ho caloun, ha da lakaat ac'hanoc'h da lavaret gevier d'ar Speret-Santel, en eur zelc'her ganeoc'h lod euz an arc'hant o peuz bet evit ho park? Mestr oac'h da ober ar pez a garjac'h gant an arc'hant-se; mes kement ha m'o poa sonjet hen digass ama, e tlac'h beza lavaret ar virionez. Pec'het o peuz eta, rac n'e ket d'an dud ehken, mes da Zoue he unan, eo o peuz lavaret gevier.» A veac'h oa ar c'homzou-ze peur-achuet ma couezas Ananias d'an douar maro-mic.

Abenn teir heur goude, ec'h erruas ive Saphir. Houma a fellas dezhi nac'h ar virionez evel he goaz, ha ker buhan e couezas ive maro-mic eharz treid s. Per. An daou varo serijuz-se a lakeas ar spount etouez ar gristenien, hag a reas dezho caout eun doujans vraz evit an ebestel.

### 103 An ebestel taolet er prizoun.

An ebestel a rea calz miraclou; euz ar c'heariou divar dro e tigasset da Jerusalem tud clañv ha tud hag a ioa eat an diaoul en ho c'horf, hag an ebestel ho faree oll. E s. Per, dreist ar re all c'hoaz, e tiscouezet caout ar fisians ar vrassa Pa dremene dre eur ru pe eur blasen bennac, e tigasset var he hent tud clañv ha tud mac'hamiet, guele hag all, en eur zonjal e vijent pare ma c'helje ar skeud ehken euz an abostol mont betec ennho. O velet ar burzudou-ze a rea an ebestel, hag ar respet a zouge dezho ar bobl, prinset ar veleien a gemeras muioc'h-mui a gaz outho, hag a lakeas ho zeuler er prizoun. Mes eun eal a deuas, a berz Doue, da zigeri doriou ar prizoun epad an noz, hag, en eur lakaat an ebestel er meaz, e lavaras dezho: «it d'an templ da brezec d'ar bobl ar c'homzou a ro ar vuez.» An ebestel a ieas eta d'an templ mintin-mad, hag en em lakeas da brezec Epad an amzer-ze, e teujer d'ho c'hlask d'ar prizoun evit ho c'hass dirac prinset ar veleien hag ar pennou



braz euz a gear. An archerien a ioa carget euz ar gevridi-ze a gavas doriou ar prizoun serret-cloz droc'h an diañveaz, hag ar goardou en ho za e kichen; mes pa'z ejont ebarz, ne gavchont mui nemet plas an ebestel. Prinset ar veleien hag ar pennou braz euz a gear a oue nec'het maro ha stravillet-oll pa glevchont ar c'helou-ze. Etre daou unan bennac a deuas da lavaret dezho edo an ebestel en templ o kelen ar bobl. Neuze an offiser a ioa e penn goardou an templ a ieas di droc'h ktu gant he zoudardet, hag a zigassas ganthan an ebestel eb ober coulsgoude drouc ebet dezho; rac aoun en devoa da veza labezet, pe lazet gant ar bobl a daoliou mein. Pa erruas an ebestel dirac ar re a ioa assamblet evit ho barn, ar belec braz a gomzas outho evel-hen: «ha n'or boa-ni ket difennet ouzoc'h grons comz mui euz an hano-ze? (An hano a Jesus). Ha setu n'euz ken brud e Jerusalem nemet euz ho prezegennou; hag e fell deoc'h lakaat goad an den-ze da goueza varnomp-ni.» Mes S. Per hag an ebestel all a respountas: «red eo senti ous Doue kentoc'h eget senti ouz an dud.» Hag er memes amzer e rojont adarre testeni a vouez huel oa Jesus-Krist, an hini a ioa bet staget ouz ar groaz, savet euz a varo da veo. O clevet kement-se, prinset ar veleien hag ar re all a grene

gant an droue hag ar gounnar a ioa ennho. Edont dija o sonjal coundaoni an ebestel d'ar maro pa deuas unan euz ar re a ioa en assamble pe er c'honseil da zevel en he za. An den-ze a ioa eun doctor euz al lezen, he hano Gamaliel. Goulenn a reas da genta ma vije lakeat an ebestel er meaz eur pennadic, ha goudeze e comzas evel-hen: «tud a Israël, lakit evez oc'h ar pez a reoc'h e keñver an dud-se. Evidon-me a roffe ali deoc'h d'ho lezel e penc'h. Ma n'e ket a berz Doue eo e prezegont, ar pez o deuz c'hoant da ober a ielo da netra anezhan he unan; mes mar d'eo a berz Doue eo e prezegont, caër o pezo, ne c'helloc'h ket cass da netra ar pez a reont, hag, oc'h en em ziscleria en ho enep, e teuffac'h d'en em zisclerià a enep Doue he unan.» Prinset ar veleien hag ar re all ne falvezas ket dezho heul an ali-ze penn-da-benn. Mes, o veza galvet an ebestel da zont adarre er zal, e rojont urs d'ho scourjeza, hag e tifennjont outho a nevez lavaret ger ebet mui divar benn an hano a Jesus. Goudeze evelato e lezchont anezho da vont kuit. An ebestel a deuas ac'hano ar joa en ho c'haloun, abalamour m'oant bet cavet din da c'houzañv eun dra bennac evit an hano a Jesus. Kendelc'her a rejont goudeze da gelen ar bobl evel aziagent, ha da brezec Jesus-Krist bemdez en templ hag en tiez all.

### 104. S. Stephan kenta merzer hag unan eus ar seiz avieler kenta.

O veza ma creske an niver euz ar gristenien, e savas eur c'hlemm bennac en ho zouez divar benn ar bouet hag an aluzennou a veze ingalet bemdez entrezho. Neuze an ebestel a assamblas an diskibien all hag a lavaras dezho: «breudeur ker, choazit en ho touez, evit iogala ar bouet hag an aluzennou, seiz den ha n'euz netra da lavaret anezho, seiz den hag a zo anad, dre ho furnez, ema ar Speret-Santel o ren en ho c'haloun. Evidomp-ni or bezo aoualc'h da ober o pedi hag o vaga an eneou gant comzou Doue.» An diskibien all a gavas mad ar pez a lavare an ebestel. Choaz a rejont eta seiz avieler hag a

vije en ho c'harg pourvei ar gristenien euz ar pez a zell ous magadurez ar c'horf. Stephan ha Philipp a oue an daou genta euz ar seiz avieler-ze. Pa ouent choazet ho zeiz, an diskibien ho digassas dirac an ebestel, hag ar re-ma a lakeas ho daouarn varnho en eur bedi, evit rei dezho an urs sacr da behini oant galvet. Hogen, Stephan, dre ma'z oa leun a c'hrasou hag a c'halloud Doue, a rea burzudou ha miraclou braz etouez ar bobl. Coulsgoude hinienou euz ar iuzevien en em savas en he enep, hag a glaskas beza treac h dezhan gant ho zeod. Mes red e oue dezho plega dirac ar furnez euz he respountchou, ha dirac ar Speret-Santel a gomze dre he c'hinou Neuze e tamaljont anezhan da veza goal-gomzet a enep Moizes hag a enep Doue, hag e rejont he gass dirac ar c'honseil braz a Jerusalem. Tud ar c'honseil-ze, o veza sellet outhan, a gavé dezho guelet eun eal dirazho. Mes Stephan o veza rebechet dezho e reant ato ar scouarn vouzar ous mouez ar Speret-Santel, hag o devoa lakeat hor zalver d'ar maro, an dud-se a veas kement a zroue ennho ma verve ho goad ba ma serigne bo dent gant ar gounnar o doa ouz an avielei calounec. Coulsgoude Stephan, o veza savet he zaoulagad etrezec an env, a velas eno an Aotrou Doue en he c'hloar, ha Jesus azezet en tu deou d'he Dad, ha kerkent e roas da anaout petra vele en eur lavaret: «me vel an env digor, ha Mab an den azezet en tu deou da Zoue.»



O clevet ar c'homzou-ze, ar re a ioa er c'honseil en em deolas oll varnhan en eur iouc'hal a bouez-penn, hag en eur lakaat ho biziet da stanka ho diouscouarn evit miret na vijent bouzaret. He vounta a rejont evelse da vont en ho raoc er meaz euz a gear evit he laza a daoliou mein. Neuze ar re o devoa douget testeni en he enep a reas da rei ho dillad da zivoal da eun den iaouank hanvet Saul Hogen, Stephan a hede Doue, epad m'edot o vanna mein outhan, hag a lavare: «salver Jesus, recevit va ene.» Goudeze ec'h en em lakeas var bennou he zaoulin, hag e lavaras gant eur vouez creñ; «va Doue, pardounit dezho ar pec'het-ma» Hag, o veza comzet evelse, e roas he ene da Zoue.

Ar iuzevien o devoa goal-gasset ha lakeat d'ar maro ar brophetet hag hor zalver ha unan · ober a rejont ar memes tra d'ar re a ioa bet carget gant hor zalver da brezec an Aviel var he lerc'h. Mes seul-vui ma reer brezel d'ar virionez, seul-vui a teu da c'hounit ha d'en em skigna. Goad ar verzerien a zo eun had var behini e sao eun eost puill a gristenien nevez. Evel Jesus-Krist, scouer an oll verzerien, Stephan a varv en eur bedi evit ar re hen lakea d'ar maro.

## 105. An avieler Philipp a vadez eala tud e Samarii, hag an ebestel a dau goudeza d'ho c'houzumenna.

An dervez m'oa bet lazet s. Stephan a daoliou mein, e savas eur hersecution vraz a enep ar gristenien e Jerusalem Saul a ioa e penn ar re a ziscoueze caout ar muia counnar outho Mont a rea he unan d'an tiez, hag an oll gristenien a gave, ken goazet, ken merc'het, a gasse ganthan evit ho zeuler er prizoun. O velet kement-se, an diskibien en em dennas tu-ma tu-hont e costez ar Judee hag ar Samarii, ne jomas e Jerusalem nemet an ebestel. Couisgoude an diskibien a gendalc'he ato da brezec an Aviel dre gement leac'h ma tremenent. An avieler Philipp a erruas evelse e kear Samarii. Tud ar gear-ze o doa heuliet bete neuze kentelhou ar majician Simon; mes, dre he brezegannou ha dre ar miraclou braz a reas en ho zouez, Philipp ho gounezas oll d'ar faiz hag a roas dezho ar vadiziant. An ebestel, o veza clevet oa goune-



zet kear Samari d'ar feiz, a gassas euz a Jerusalem di s. Per ha s. Ian evit couzumenna ar gristenien nevez. An daou abostol-ma, pa errujont, a astennas ho daouarn var ar re a ioa bet dija badezet gant Philipp, evit lakaat ar Speret-Santel da zisken varnezho gant he oll donezounou, dre ar zacramant a Gonfirmation.

> Evel an Ilis, instituet gant Doue, e deuz bet calz da c'houzañv en he c'henta amzer euz a berz ar iuzevien, evelse ar roue David gueich all, sacret dre urs Doue, en devoa bet ive calz da c'houzañv a berz Saül. — N'euz nemet an ebestel hag an eskibien hag o deffe ar c'halloud da rei ar zacramant a Gonfirmation; setu perac an avieler Philipp ne c'helle ket couzumenna ar re en devoa badezet.

Eun eal a berz Doue a deuas neuze da gaout Philipp, hag a lavaras dezhan: «it ac'hann etrezec ar c'hresteiz var an hent braz a ia euz a Jerusalem da gear Gaza.» Philipp a zentas. En eur erruout var an hent-se e velas eun den azezet en eur c'har hag eul levr ganthan en he zorn. An den-ze oa tenzorier rouanez an Ethiopii, a ioa bet oc'h adori Doue e Jerusalem, hag a zistroé d'ar gear en eur lenn ar prophet Isaïas. Poulzet gant ar Speret-Santel,



Philipp a dosteas ouz ar c'har hag a c'houlennas ouz an tremenad: «coumpren a rit-hu ar pez a lennit aze?» Hag heñ a respountas: «penaoz e coumprenfenn nemet eun all a roffe sclerijen dinn?» Neuze e pedas Philipp da bignat er c'har ha da azeza en he gichen. Philipp ne c'hortozas ket ma vije pedet eun eil gueich, ha ractal e roas da anaout d'an den-ze oa euz hor zalver Jesus-Krist e comze ar prophet Isaïas el leac'h m'oa digor al levr ganthan, hag ac hano e kemeras he dro evit deski dezhan an oll gurrioneziou euz ar relijion gristen. Evel ar c'har a iea ato araoc, e tigouezchont evelse ho daou en eul leac'h e pehini ez oa dour, ha kerkent an tenzorier a Ethiopi a lavaras: «setu aze dour, petra vir ouzoc'h d'am badezi ama dioc'htu?» — «Mar credit a greiz ho caloun, eme Philipp, e c'hellan hen ober.» Hag an tenzorier a respountas: «ia, credi a ran eo Jesus-Krist Mab da Zoue.» Var gement-se e oue badezet gant Philipp, ha goudeze ez eas adarre en hent scañv he goustians ha laouen he galoun. Mes Philipp n'edo dija mui en he gichen p'oa deuet euz an dour; casset oa bet ac'hano en eun taol gant ar Speret-Santel.

### 106. Conversion S. Paol.

Epad an amzer-ze caloun Saul a ioa gounezet muioc'h-mui gant ar gassouni ouz ar gristenien ha gant an ioul direiz d'ober poan dezho ha d'ho lakaat d'ar maro. Eun dervez ez eas da gaout ar belec braz da c'houlenn lizira diganthan evit ar re a ioa e penn ar *sinagogou* o devoa ar iuzevien e kear Damas. He zonch a oa mont di gant al liziri-ze, ha, mar cavche dre eno eur re bennac, goazet pe verc'het, hag a heulje ar relijion gristen, ho digass ganthan da Jerusalem carget a chadennou. Mont a reas eta en hent gant ar zonch fallacr-se en he speret. Hogen, p'edo dija tost da Zamas, e teuas en eun taol euz an env eur sclerijen skeduz da bara en dro dezhan. Dallet gant



ar sclerijen-ze, e couezas divar he varc'h d'an douar evel pa vije bet skoët gant ar gurun. Kerkent e clevas eur vouez hag a lavare dezhan: «Saul, Saul, perac e res-te brezel dinn-me?» Hag heñ a respountas: «piou oc'h-hu, Aotrou?» Hag ar vouez a lavaras adarre: «me eo Jesus

da behini e rez brezel.» Neuze Saul, stravillet-oll, a c'houlennas en eur grena: «Aotrou, petra a fell deoc'h a raffenn?» Hag ar vouez a respountas: «savit hag it e kear; eno e vezo lavaret deoc'h petra o peuz da ober.» Saul a zavas en he za, mes, pa zigoras he zaoulagad, e remerkas en doa collet ar guelet. Ar re a ioa oc'h ober compagnunez dezhan a renkas he ren dre an dorn betec Damas, hag her c'hassas evelse da di eun den hag a ioa Jud he hano. Chom a reas eno tri dervez dioc'htu eb dibri nag eva, hag epad an amzer-ze oa ato dall-put.

Bez' ez oa e Damas eun diskib hanvet Ananias. Doue a roas urs d'an diskib-se da vont da gaout Saul. Mont a reas, hag, en eur astenn he zaouarn var he benn epad m'edo var he zaoulin o pedi, e lavaras dezhan. «Saul, va breur, hor zalver Jesus, an hini en deuz comzet ouzoc'h en hent, en deuz va digasset ama evit rei deoc'h ar guelet, hag evit lakaat ar Speret-Santel da zisken varnoc'h.» Ker buhan e couezas dioc'h daoulagad Saul traou heñvel ous skant pesket, hag e teuas ar guelet dezhan adarre. O veza neuze savet en he za e oue badezet dioc'htu gant Ananias, ha ractal goudeze ec'h en em lakeas da brezec er sinagogou oa Jesus Mab da Zoue. Kement hini her c'hleve a ioa souezet; rac an oll a c'houie peger counnaret oa aziagent a enep ar gristenien. Coulsgoude ar iuzevien, o velet e tifenne brema relijion Jesus-Krist, a gemeras caz outhan, hag a glaske an tu d hen lakaat d'ar maro. Mes an Aotrou Doue a reas dezhan en em denna euz a-dre ho daouarn.

Setu aze deuet da vir ar pez en devoa lavaret guech all ar patriarch Jabob d'he vab Benjamin, en eur rei dezhan he vennoz diveza: «Benjamin a zo heñvel ouz eur bleiz prest da daga; dioc'h ar mintin ne glasko nemet lounka he breiz; mes, pa deui ar pardaez, e vo guelet o rei lod d'ar re all» Saul a ioa euz a lignez Benjamin. En he iaouankiz n'en devoa ken soul nemet da zailla var ar gristenien, ha da ober a bep seurt drouc dezho, mes, divezatoc'h, pa oue deuet var an oad, e tastumas ar iuzevien hag ar baianet en dro dezhan, evit ho lakaat oll evel eur prez sacr charz treid Jesus-Krist.

**107. S. Per a ra he genta visit a bastor, hag a vadez ar païan Corneill.**

Pa oue chanet ar bersecution a enep ar gristenien, s. Per a ieas da velet an oll barreziou euz ar Palestin evit ho c'hreñvaat er feiz. En eur erruout e kear Lidda e parcas eun den, hanvet Eneas, hag a ioa eiz vloaz a ioa var he vele, scïzet-oll. E Joppe e tigassas adarre e buez eur gristenez nevez maro ; ar gristenez-se a rea aluzennou braz hag a ioa he hano Tahitha. Ar brud euz ar miraclou-ze a ieas dre gement corn a ioa er vro, hag a reas da galz a dud credi e Jesus-Krist. En amzer-ze e veve e Cesaree eun offiser païan, he hano Corneill. An offiser-ze a ioa eun den a zoujans Doue, kercoulz hag oll dud he di. Ober a rea forz aluzennou d'ar bobl, ha ne chane da bedi. Eun dervez e velas o tont betec ennhan eun eal a berz Doue, hag an eal-ze a lavaras dezhan : «ho pedennou hag oc'h aluzennou a zo pignet betec tron an Aotrou Doue, hag o deuz lakeat anezhan da gaout sonch ac hanoc'h. Brema eta cassit unan bennac da Joppe da lavaret da Simon, lezhanvet Per, dont d'ho caout. Hennez a zesko deoc'h petra o peuz da ober.» Corneill a gassas ractal da Joppe tri den a zoujans Doue. Pa erruas ar re-ma er gear-ze, s. Per a ioa o pedi var lein an ti el leac'h m'edo o chom, an ti-ze a ioa plat divar c'horre hervez giz ar vro. Hogen, epad he beden, ez eas evel pa lavarfenn he speret diganthan, hag e velas an env digor ; hag euz an eñv digor e velas eun doucher vraz o tisken betec an douar, ha var an doucher-ze ez oa a bep seurt aneñvalet, kercoulz euz ar re a vale var bevar droad, evel euz ar re a ia var ho c'hof a ruzou, hag euz ar re a nij var ho diouaskel. Er memes amzer e clevas eur vouez o lavaret dezhan : «savit, Per, lazit an aneñvalet-se ha debrit ar c'hig anezho.» Mes s. Per a respountas : «Doue ra viro na zeprenn euz a gig an aneñvalet-se ! Biscoaz n'em euz tanveet netra a gement na vije ket neat hervez al lezen.» (Hervez lezen Moizes gueich all ez oa meur a seurt loanet hag a ioa difennet dibri ar c'hig anezho ;

euz al ioanet-se e veze lavaret *n'oant ket neat hervez al lezen.*) Mes ar vouez a lavaras evit an eil gueich: «ne d'it ket da lavaret ne ve ket neat ar pez a zo bet neteat gant Doue.» S. Per a glevas ar memes mouez abenn teir gueich dioc'htu, ha goudeze ne velas mui netra.

Epad m'edo o clask gouzout petra zinifie ar pez en devoa guelet, Speret Doue a lavaras dezhan: «aze ez euz tri den o clask ac hanoc'h, savit eta, diskennit d'an traoñ, hag it gantho eb marc'hata; rac me eo am euz ho digasset.» S. Per, o veza diskennet, a gavas eharz dor an ti an tri den digasset gant Corneill. Antronoz ez eas gantho da Cesaree, da di Corneill. Hema o veza countet ar pez en devoa lavaret an eal dezhan, s. Per a goumprenas neuze petra zinifie an doucher-ze goloët a aneñvalet a bep seurt, ken euz ar re a ioa neat hervez al lezen, ken euz ar re n'oant ket. Coumpren a reas oa falvezet da Zoue rei dezhan da anaout dre eno e tlie ive receo ar haianet e ilis Jesus-Krist, petra bennac ma tifenne lezen Moizes ober darempred ebet gantho. S. Per en em lakeas goudeze da gomz euz a Jesus maro var ar groaz ha savet adarre euz a varo da veo. Lavaret a réas penaoz ar re a gredche ennhan, n'euz fors piou e vijent, a recevje, dre ar c'halloud euz he hano, ar pardoun euz ho fec'hejou. N'oa ket achuet mad ar c'homzou-ze gant an abostol ma tiskennas ar Speret-Santel var gement hini a ioa oc'h he zelaou. Ar gristenien a ioa deuet da ober coumpagnunez da s. Per a oue souezet o clevet ar haianet-se o rei gloar ha meuleudi da Zoue, hag o comz meur a langach ha ne anaïent ket aziagent. Neuze s. Per a lavaras: «petra vir ouzomp da rei ar vadiziant a zour d'ar re o deuz recevet dija ar Speret-Santel eveldompni?» Ha ractal e roas urs da vadezi an dud-se en hano hor zalver Jesus-Krist.

Adalec an deiz-se an Aviel a oue prezeget d'ar haianet, dreist oll gant s. Paol ha s. Barnabas e kear Antioch. Er gear-ze eo e oue roet evit ar veich genta d'ar re a heulie relijion Jesus-Krist an hano a *gristenien.*

Jesus-Krist a zo maro evit an dud oll; n'e ket eta dar iuzevien ebken, mes ive d'ar baianet, eo e tle an Aviel beza prezeget. N'e ket ebken an Ejiptianet hag an Israelitet eo a vagas Joseph gueich all en Ejipt, epad ar bloavezion a gernez hag a naounegez, mes, ouspenn, an oll boblou a deuas da c'houlenn ed diganthan. Ar baianet a receo an Aviel gant eur galoun sentussoc'h eget ar iuzevien, setu perac ar boblou païan dreist oll eo a vezo roet gant Jesus-Krist evit bugale d'he Ilis Evelse, gueich all, etouez ar vicherourien a oue carget gant ar roue Salomon da zevel an templ a Jerusalem, ez oa muioc'h a baianet eget a iuzevien.

## 108 S. Per taolet er prizoun

Var dro ar bloaz 44 goude ginivelez hor zalver, ar roue Herodes Agrippa a c'hoëzas tan ar bersecution a enep ar gristenien, en esper beza deuet mad gant ar iuzevien. Reï a reas urs da zibenna s. Jakes, breur da s. Ian, ha goudeze e reas prizounia s. Per, en eur c'hourc'hemenn stard teuler evez mad anezhan: he zonch a oa hen lakaat d'ar maro goude goueliou Pask. Mes an Ilis ne ehane da bedi evit he c'henta pastor. An noz kent an dervez ma tlie Herodes he gass d'ar maro, s. Per a ioa cousket e creiz etre daou zoudard, diou jaden en dro d'he gorf, ha goardou e tal an or o tivoal ar prizoun dioc'h an diañveaz. Ha setu eun eal a berz Doue o tont da gaout s. Per, hag eur sclerijen vraz o para er prizoun. An eal, o veza dihunet an abostol, a lavaras dezhan: «savit alesse, lakit ho tillad ha guiskit ho poutou, ha deuit d'am heul.» S. Per her greas, mes eb gouzout da vad pe heñ a ioa oc'h uvreal, pe n'edo ket. Coulsgoude ar chadennou a ioa couezet dioc'h he zaouarn kerkent ha m'en doa an eal comzet outhan. O veza tremenet evelse ho daou ebiou d'ar c'henta ha d'an eil rumm goardou, ec'h errujont gant an or houarn a sko var gear, hag an or-ze a zigoras dirazho anezhi he unan. Pa ouent eat er meaz, an eal a gendalc'has c'hoaz da gerzet araoc an abostol betec ar penn all d'ar ru; mes eno e tisparissas en eun taol. Neuze s. Per, o veza deuet ennhan he unan, a lavaras: «brema e velan ervad en deuz digasset Doue

he eal evit va zenna euz a-dre daouarn Herodes hag ar iuzevien.» Goudeze ez eas da c'houlenn digor da di eur c'hristen hanvet Marc, el leac'h ma z oa calz tud fidel o pedi assambles. Evel ma skoe var an or, eur plac'h iaouank, he hano Rhode, pe Rosa, a deuas da velet piou a ioa. Bouma, o veza anavezet mouez s. Per, e devoue kement a joa ma redas dioc'htu, eb digeri an or, da lavaret d'ar re a ioa e diabarz an ti: «ema Per a-hont.» Mes an dud fidel a ioa eno ne felle ket dezho he c'bredi. Coulsgoude, evel ma kendalc he s. Per da skei var an or, e teujont erfin da zigeri, hag, o veza anavezet anezhan, e ouent estlammet-oll S. Per a gountas dezho neuze penaoz oa bet tennet euz ar prizoun gant an Aotrou Doue, hag, o veza lavaret dezho mont da gass ar c'helouze da s. Jakes, escop Jerusalem, ez eas adarre er meaz, hag er'h en em dennas en eul leac'h all.

Pa deuas an deiz, ar zoudarde a oue nec'het maro o clask gouzout petra oa deuet s. Per da veza. O velet n'her c'havet ket e nep leac'h, Herodes a ieas en egar ouz ar goardou, hag a roas urs d ho fumissa en eur feson didruez. Ar roue-ze he unan ne vevas mui pell goudeze. Eun dervez ma receve e kear Cesaree cannadet a ziañveaz-bro, ar bobl, evit rei lorc'h dezhan, a lavaras a vouez huel: «n'e ket evel eun den eo e comzit, mes evel eun doue.» Ker buhan e oue skoët gant eun eal abalamour m en devoa lezet evelse ar bobl da ober eun doue anezhan. Mervel a reas prest goude e creiz ar brassa poaniou, he gorf oll crignet ha debret ez-veo gant ar preñvet

Evel ar gristenien genta, ni a hed ive evit an hini a zalc'h ar renk huela e ilis Jesus-Krist, da lavaret eo, evit hon Tad santel ar pab; ha n'e ket a c'hanou ebken, mes ive a galoun eo e kemeromp perz en he poaniou hag en he drubuillou.

### 109. Kenta beech apostolic an abostol s. Paol.

(er bloaz 45 goude donedigez hor zalver.)

Goude m'oa bet gounezet d'ar feiz er feson burzuduz m'or beuz merket hueloc'h, s. Paol a ioa bet casset gant

s. Barnabas da gaout an ebestel, hag ar re-ma o devoa bet eur joa vraz oc'h he velet. Goudeze s. Paol a jomas c'hoaz eur pennadic e Antioch. Mes ar Speret-Santel o veza lavaret d'ar re a ioa e penn an dud fidel euz ar gear-ze choaz s. Barnabas hag heñ da vont da brezec an Aviel d'ar haïanet, s. Paol en em lakeas dioc'htu en hent evit mont da ober he genta beach apostolic. E kement leac'h ma z ea, e prezege da genta d'ar iuzevien, mes evel ar re-ma a rea faë var he gomzou, ez ea goudeze da brezec d'ar haïanet, hag e c'houneze calz anezho da Jesus-Krist.

> Neuze e teuas da vir ar pez en devoa disclerict guechall an Aotrou Doue dre c'hinou ar prophet Isaias: «me, eme an Aotrou Doue, a iozo lumennou euz ar re a vezo bet salvet evit ho c'hass da gaout ar boblou a zo o chom e kichen ar mor, en Afric hag e Lidn, etouez an dud a c'hoar stegna ar voarec, ho c'hass a rinn ive d'an Itali, d'ar Gress, d'an enezennou ar re bella, da gaout ar re n'o deuz biscoaz clevet hano ac'hanon ha n'o deuz guelet morse ar sked euz va gloar o para dirac ho daoulagad. An dud-se am bezo choazet a roïo da anaout dre bevar c'horn ar bed peger braz eo va gloar ha va galloud, hag evelse peb den a deuio d'am adori.»

S. Paol a ieas da genta da enez Chipr, s. Barnabas hag heñ. Ar gouarner roumen euz an enezen-ze, he hano Serjius Paulus, a gemennas d'an daou abostol mont d'he gaout; rac c'hoant en doa da glevet comzou Doue. Mes bez'en doa ganthan en he di eur majician hag a glaske hen distreï dioc'h kement-se. S. Paol, o veza erruet, a lakeas he zaoulagad da hara lemm hag eün var re ar majician, ha goudeze, poulzet gant ar Speret-Santel, e lavaras dezhan: «den fallacr, ha mab an diaoul, ha ne baouezoc'h-hu ket da glask kaeat ous gras Doue? Evit ho punissa, Doue a ia da lakaat ac'hanoc'h da veza dall, ha da guzet ouzoc'h evit eur pennad sclerijen an heol.» Kerkent e couezas var daoulagad ar fals prophet-se eur goc'hen ken teñval ma ne vele mui banne. Ne rea nemet trei en tu-ma hag en tu-hont, o clask unan bennac da

reï he zorn dezhan. O velet eun hevelep miracl, ar gouarner a gredas e Jesus-Krist, hag en em c'hreas kristen. Euz a enez Chipr s. Paol ha s. Barnabas a ieas d'an Asia izela. En eur gear euz ar vro-ze, a reat Ave Antioch anezhi, e prezegjont gant calz a frouez d'ar baïanet ha d'ar iuzevien. Mes o velet ar bobl o tiredet a bep tu d'ho zelaou, ar iuzevien a gemeras gouarizi outho, hag en em lakeas da gomz en ho enep, en eur lavaret n'oa ket guir ar pez a brezege s. Paol. Neuze s. Paol a lavaras dezho: «dec'h oa eo e tlemp prezec da genta comzou Doue; mes p'e guir e rit faë varnho, pa ne fell ket deoc'h caout perz er vuez a bado da viken, ni a ia da brezec d'ar baïanet.» Ar baïanet o devoue eun bijadur vraz o clevet an dra-ze, hag ar sclerijen euz ar feiz en em skignas dre gement corn a ioa er vro. Coulsgoude ar iuzevien a deuas a benn da dreï ar re genta euz a gear a enep s. Paol ha s. Barnabas, hag a gavas evelse an tu da ober dezho mont kuit. An daou abostol calounec, o veza hejet ar boultren dioc'h ho zreid, a ieas eta larcoc'h da gass an anaoudegez euz an Aviel.

E kear Listr, e bro Licaonia, s. Paol a bareas eun den hag a ioa seizet he dreïd outhan adalec cof he vamm. Tud ar vro, o velet ar miracl-se, a gemeras s. Paol hag he goumpagnoun evit daou zoue. Edont dija prest da ober eur sacrifis bennac en ho henor, pa ziredas an daou abostol var al leac'h, en eur lavaret: «o vont d'ober petra emaoc'h aze? Ni ne d'oump nemet tud eveldoc'h, a zo deuet ama da zeski deoc'h dilezel an doueou-ze pere ne d'int netra, evit servicha ar guir Doue en deuz crouet an eñv, an douar, ar mor, ha kement tra a zo ennho.» Poan aoualc'h o devoue coulsgoude o viret ouz ar bobl d'ho henori evel doueou. Mes prest goude ec'h erruas eno iuzevien euz ar c'heariou m'oa bet dija s. Paol o prezec ennho. Ar iuzevien-ze, o veza troët buhan caloun ar bobl, en em lakeas da vanna mein ouz an abostol, ha, goude beza he bilet d'an douar, e stlejont anezhan er méaz euz a gear en eur zonjal e oa maro. Mes pa deuas an diskibien d'he gaout, s. Paol a zavas en he za hag a ieas adarre e kear assambles gantho.

S. Barnabas hag heñ a skoas neuze varzu Derb, eur gear all ha n'oa ket bet c'hoaz prezeget an Aviel enni. Mes ac'hano e tizrojont var ho c'hiz, en eur dremen dre an oll blasou e pere o devoa dija prezeget en eur vont. E peb leac'h ec'h alient ar gristenien da zelc'her mad d'ar feiz, hag e roent an ursiou sacr d'ar re a gavent din da ren ar re all en hent euz ar zilvidigez. Pa ouent erfin distro da Antioch, e rojont da anaout d'an oll e pebez feson burzuduz en devoa an Aotrou Doue benniget ho beach, ha penaoz en doa lakeat ar baïanet da zigeri ho speret d'ar sclerijen euz ar feiz.

## 110. Concil pe Sened Jerusalem.

(50 vloaz goude donedigez hor zalver.)

Etouez ar gristenien a Antioch ez oa hinienou hag a ioa deuet di euz ar Judee. Ar re-ma a lavare d'ar re all: «ma ne heuliit ket penn-da-benn ar peza zo merket e lezen Moizes, ne c'hellit ket beza salvet.» Mes S. Paol ha S. Barnabas a zavas ho mouez huel da lavaret n'oa ket gwir an dra-ze. Evit miret na deuje den da fazia var ar poent-ze, ec'h en em glevchot da c'houlenn cuzul digant an ebestel. S. Paol ha S. Barnabas a oue eta casset da Jerusalem evit kement-se. Pa errujont, ha pa oue clevet gantho evit petra oant deuet, an ebestel en em assamblas oll en eun hevelep leac'h evit kemeret cuzul an eil digant egile, ha guelet petra a dliet da zisclerïa divar benn ar pez a verket dezho. S. Per, ar penn euz an Ilis, eo en devoa ar plas kenta en assamble-ze. Heñ eo a zavas ive da genta en he za evit lavaret: «va breudeur, Doue, pehini a anavez ar c'halounou, n'en deuz lakeat kemm ebet etre ar baïanet ha ni, pa z'e guir en deuz roet dezho ar Speret-Santel evel deomp ni hon unan. Perac ober d'an diskibien dougen eur beac'h pounner ha didalvez evit ho ene, evel pa n'en defe ket Doue roët da anaout sclear aoualc'h he volontez var ar poent-se? Dre c'hras Jesus-Krist eo ec'h esperomp beza salvet, evel ar baïanet, ha nan en eur heul ar pez a zo merket e lezen Moïzes.» S. Jakes a



gomzas varlerc'h s. Per, hag a ziscouezas en doa roët Doue da anaout sclear aoualc'h, dre c'hinou ar brophetet, oa galvet ar baïanet d'ar feiz. «Me gred eta, emezhan, ne dleomp ket bec'hia ho c'houstians gant lezennou pere n'int ket bet douget evitho.» Var gement-se an assamble oll n'e devoue nemet eur vouez evit lavaret n'oa ken da ober nemet scriva evel-hen da gristenien Antioch : «ar Speret-Santel ha ni or beuz cavet mad ho tizamma euz ar beac'h-se, (euz ar ceremoniou merket e lezen Moizes).»

An ebestel assamblet dre urs s. Per, pe an oll eskibien euz ar bed catholic assamblet dre urs ar pab, gant s. Per pe ar pab he unan e penn an assamble, setu ar pez a c'halver eur c'honcil pe eur sened jeneral euz an Ilis. Eur c'honcil evelse na c'hell ket fazia pa deu da ziscleria eun dra bennac divar benn ar pez a renker da gredi ha da ober evit beza salvet. Rac an Ilis he unan eo a gomz dre c'hinou eun hevelep assamble, hag an Ilis na c'hell ket fazia p'e guir eo deuz Jesus Krist roët he c'her da veza ganthi bepret keit ha ma chomo ar bed-ma en he za,

### III. Eil beach apostolic an abostol s Paol.

S. Paol ne zaleas ket d'en em lakaat adaare e penn an hent da ober eun eil beach apostolic. Goude beza baleet eur pennad dre ar Siri hag an Asi-izela, en eur brezec e kement leac'h ma tremene, Doue a roas dezhan da anaout oa galvet da vont d'ar Macedoan. S. Paol a bignas eta en eul lestr gant he diu goumpagnoun, Silas, Lucas ha Timothee, hag, o veza treuzet ar mor, ec'h erruas eb droue ebet e Philipp, ar gear-benn euz ar Macedoan.

Eno ez eas da loja da di eur vare'hadourez pourpr, a ioa he hano Lidia, hag a ioa nevez gounezet d'ar feiz. Hogen, bez'ez oa ive er gear-ze eur plac'h pe eur vatez hag a ioa divinerez pe sorcerez. Ar plac'h-se a ioa calz tud d'he c'haout, hag a c'houneze evelse lors arc'hant d'he mistri. Mes s. Paol, o veza erruet ganthi, a reas d'an diaoul mont kuit euz he c'horf. He mistri neuze, o velet ho brassa gounidegez o vont da netra, a grogas e s. Paol, hag e Silas a ioa oc'h ober coumpagnunez dezhan, hag ho c'hassas var ar blasen dirac ar pennou braz euz a gear, en eur lavaret: «ar re-ma ne reont nemet lakaat ar freuz hag ar rouestl en hon touez.» Ar pennou braz euz a gear a roas urs da scourjeza an daou zivroad, ha d'ho c'hass d'ar prizoun. Hogen, var dro anter-noz, epad m'edo s. Paol ha Silas o pedi hag o veuli Doue, e oue eur c'hren-douar ker creñ ma teuas oll doriou ar prizoun da zigeri, ha hammoun an oll brizounerien da derri. An hini a ioa carget da deuler evez anezho, o veza dihunet hag o velet oll doriou ar prizoun digor, a gemeras he gleze evit en em laza; rac sonjal a rea oa eat an oll brizounerien kuit, hag aoun en doa da veza tamallet euz an dra-ze. Mes s. Paol a grias outhan a houez-penn: «ne d'it ket d'ober droue ebet deoc'h: emaomp oll ama.» Neuze an den-ze a leas er prizoun gant eur c'hleuzeur, goulou ennhan, hag eno ec'h en em strinkas en eur grena eharz treid s. Paol ha Silas Goudeze, en eur zisconez an hent dezho da vont er meaz, e c'houlennas outho: «petra renkan-me da ober evit beza salvet?»



Bag he a respountas : « credit en hor zalver Jesus-Krist, hag e vioc'h salvet, c'houi hag oll dud ho ti. » En em lakaat a rejont neuze raetal da gelen an den-ze var ar gurionezion euz ar relijion gristen, hag abarz fin an noz e vadezchont anezhan, heñ hag oll dud he di. Coulsgoude ar pennou braz euz a gear, o veza clevet o devoa S. Paol ha Silas guir ha renk an dud ganet e Rom pe euz a c'hoad ar roumenet, a deuas ho unan antronoz da denna an daou abostol euz ar prizoun en eur c'houlenn pardoun outho da veza great dezho ar pez o devoa great. Rac al lezen a zifenne scourjeza ha lakaat er prizoun, eb barnedigez, an dud euz eun hevelep renk. S. Paol, goude beza poaniet da reï caloun d'ar re en devoa gounezet d'ar feiz e Philipp, a ieas ac'hano da Dessalonic, ha goude-ze da Veree, ha da veur a gear all, hag e kement leac'h ma z ea ne ehane da brezec an Aviel ha da labourat da c'hounit eneou da Zoue.

Erruout a reas evelse e Athen, ar gear ar muia brudet euz ar Gress dre an descadurez hag ar vousiegez euz an dud a ioa o chom ennhi. O velet pegen troët oa ar gear-ze var an idolatri, he speret ne c'helle ket chom e

repos, ha ne chane da brezec, er sinagog d'ar luzevien, ha, var ar blasen, da gement hini en em gave ganthan. Unan bennac her c'hassas eun deiz d'al leac'h m'oa custum ar pennou braz euz a gear d'en em assambli evit ober lezennou hag evit barn ar bobl. Pa erruas eno, s. Paol a gomzas evel-hen: «tud a Athen, var a velan, n'e ket relijion a vank deoc'h; nemet re n'o peuz ken, a c'hellan da lavaret. Hag eleal, en eur dremen dre ruiou kear, em euz guelet, elouez patromou ho toueou all, eun aoter hag a ioa scrivet varnhi: *d'an Doue n'e ket anavezet.* Dont a ran da gomz deoc'h euz an Doue-ze a henorit eb he anaout. An Doue-ze eo en deuz crouët ar bed-ma ha kement tra a zo ennhan, hag, evel ma z eo ar Mestr euz an eñv hag euz an douar, n'e ket ebken e templou savet gant an dud eo ema o chom. Mar tenn eur c'hloar bennac euz ar pez a ra an dud en he henor, n'en deuz ezom ebet euz a gement-se; rac hen eo a ro ar vuez da gement den ha da gement tra a zo er bed. Lakeat en deuz an dud oll da c'henel euz eun hevelep goad; merket en deuz da bep hini anezho an amzer hag al leac'h ma tle beva var an douar, hag ho lakeat en deuz er bed-ma evit guelet hag hi a boanje d'he glask ha d'he gaoul. Hag, evit guir, n'e ket diez he gaout; rac n'ema ket pell diouz peb hini ac'hanomp: ennhan eo e vevomp, ennhan e fiñvomp, ennhan emaomp e peb giz. Betec ben Doue en deuz evel pa lavarfeun serret he zaoulagad var dallentez ar re n'e ket bet falvezet dezho he anaout; mes brema e teu da ziscleria d'an oll, n'euz fors piou ha n'euz fors e peleac'h e vent, eo deuet ar mare evilho da ober pinijen. Rac assinet en deuz an deiz ma tle barn ar bed oll hervez al lealdet, hag, evit testeni euz ar virionez-se, en deuz lakeat da zevel a varo da veo an hini en deuz carget da ober eun hevelep barnedigez.» O clevet hano euz a *zevel a varo da veo* lod euz ar re a ioa o selaou s. Paol ne rejont nemet c'hoarzin hag ober goab; lod all a lavaras: «eur veich all ni zelaouo ac'hanoc'h var ar poënt-se.» Hiniennou coulsgonde a oue gounezet d'ar feiz hag a heulias an abostol;

euz an niver-ze e oue Denis, unan euz ar re a ioa er c'honseil braz a Athen.

S. Paol a ieas euz ar gear-ze da Gorinth. Eno e prezegas da genta d'ar Iuzevien; mes, evel ar re-ma a rea fae var he gomzou, s. Paol a lavaras dezho: «goaz a-ze evidoc'h; me em euz great va dever en ho keñver; mes p'e guir e lell deoc'h serra dor ho caloun ouz ar virionez, me a brema da gaout ar baianet.» Var gement-se ec'h en em lakeas da brezec d'ar baianet, hag e c'hounezas calz anezho d'ar feiz. S. Paol a jomas eur bloaz-anter e Corinth, ha goudeze e treuzas adarre ar mor evit distrei da Antioch en eur dremen dre Ephes.

Eur burzud eo e ve deuet an Ilis da greski ker buhan, ema anavezet dija dre ar bed oll couls tavaret. Evelse e oreskas ive gueich all ar goumoullen vihan a zavas euz a voueled ar mor, dre urs ar prophet Elias, evit mez belesen Baal. Ar goumoullen-ze a c'holoas an eñv en eun taol, hag a roas erfin d'an douar ar glao a c'hortozet abaoue keit amzer. — Ar Iuzevien ne rejont ket muioc'h a lors euz ar c'hras a rea Doue dezho d'ho gervel da genta d'ar feiz kristen eget na reas gueich all Esau euz he vir a vab hena.

### 112. Trede beach an abostol a Paol.

(euz ar bloaz 55 betec ar bloaz 58 goude donedigez hor zalver).

Nebeut amzer goude he eil veach apostolic, s. Paol a ieas adarre da redet dre an Asi-izela evit prezec an Aviel. Erruout a reas evelse e Ephes, ar gear-benn euz al loden euz an Asi a ioa dindan galloud ar roumenet. Eno e vadezas daouzec diskib ha n'o devoa c'hoaz recevet nemet ar vadiziant a binijen a roe gueich all s. Ian Vadezour. Goudeze ec'h astennas he zaouarn varnho evit rei dezho ar Speret-Santel dre ar zacramant a Gonfirmation. S. Paol a jomas ouspenn daou vloaz e Ephes, en eun hevelep feson ma'z eas lark tro-var-dro an anaoudegez euz a Jesus-Krist hag euz he Aviel. Ar c'halloud en devoa roet Doue d'an abostol-ze da ober miraclou a ioa ker braz ma'z oa aoualc'h, evit parea ar re glañv, lakaat varnho tammou dillad hag a vije bet en dro d'he gorf. Ar guel

euz ar burzudou-ze a rea d'an oll beza souezet hag estlammet, hag etouez ar re a ioa dija gounezet d'ar feiz, ez oa calz hag a deue da goves ha da ziscleria a vouez huel ar pez o devoa great en ho buez.

E tro ar mareou-ze coulsgoude e savas eur hersecution vraz a enep s. Paol hag ar re a ioa oc'h ober coumpagnunez dezhan. Bez ez oa e kear eun orfebrer, he hano Demetrius, hag a rea temploigou bihan en are hant en henor d'ar fals doucez Diana. Ar seurt traou-ze, evit doare, a ioa calz hiet varnho Mes, evit ober ar vicher a rea, Demetrius a renke caout tud all d'he zicour, hag ar re-ma a veze paët mad Hogen, eun dervez, an orfebrer-ze a lavaras d'ar re a ioa o labourat ganthan edo s. Paol o vont da lamet ho bara diganthо dre ar relijion nevez a brezege. Kerkent, setu an dud-se er meaz anezho ho unan, hag ar bobl o veza buhan troët gantho, setu e kear eur c'hri hag eun trouz da vouzara ar vro. Abarz ar fin evelato unan bennac a deuas a benn da habaskaat ar sperejou ha da lakaat ar peoc'h

Neuze s. Paol a ieas evit an eil gueic'h d'ar Macedoan ha d'ar Gress, hag, en eur zistreï ac'hano, e teuas adarre d'an Troad, el leac'h ma chomas eur zizun Pa deuas ar zul, ar gristenien en em assamblas en eur ganbr vraz evit clevet an oferen ha communia, ha dioc'h an noz s. Paol en em lakeas da brezec dezho. Evel ma chome pell da brezec, eun den iaouank, pehini a ioa azezet en eur prenestr, en em roas da gousket, ha dre he gousk e couezas d'an traoñ euz an trede astach Pa'z ejot var he dro, oa dija maro-mic, mes s. Paol a lakeas anezhan da zont adarre e buez

S. Paol a ieas goudeze da Vilet en eur dremen dre enezennou Lesbos, Kio ha Samos Pa erruas e Milet, e c'halvas en dro dezhan ar bastoret euz a ilis Ephes, ha neuze e kimiadas diouthо en eur lavaret « mont a ran da Jerusalem, ar Speret-Santel he unan eo am foulz da vont di Ne c'houzoun ket petra dle erruout ganeñ, nemet ar Speret-Santel ne chan da lavaret dinn ez euz eno chadennou ha trubuillou ous va gortoz. Mes n'em euz aoun

rac netra, ne brizan ket va buez hirroc'h eget na dal; gant ma c'hellinn kendelc'her betec ar fin da ober ar pez m'oun carget da ober, da lavaret eo, da brezec an Aviel, ne c'houlennan ken. Gouzout a ran ne veloc'h mui ac hanon. Setu perac e lavaran deoc'h beilla varnoc'h oc'h unan, ha teuler evez mad euz an dud fidel a zo en ho carg; rac ar Speret-Santel n'en deuz great eskibien ac'hanoc'h nemet evit ren Ilis Doue, an Ilis-se en deuz prenet dre ar priz euz he c'hoad. Me c'hoar e teuio en ho touez, goude ma vinn eat kuit, bleizi prest da daga, ha n'o devezo damant ebet evit ho teñvet; hag euz ho touez-c'hou zoken e savo ive tud hag a roïo kelennadurez fall evit clask tenna eun diskib bennac d'ho heul. Beilhit eta, hag o pezet sonch euz an aket am euz bet noz-deiz epad tri bloaz da reï cuzulliou mad da bep hini ac'hanoc'h. Ha brema me ho lez dindan goard an Aotrou Doue, hag a c'halv varnoc'h gras an Hini a zo galloudus ioualc'h evit cass peb tra da benn, hag evit reï deoc'h perz e gloar ar zent en he varadoz.»

Goude beza comzet evelse, s. Paol en em lakeas var bennou he zaoulin evit pedi gant ar re a ioa en dro dezhan. Ar re-ma neuze a zirollas oll da leñva, hag, o veza savet en ho za, ec'h en em daoljont an eil goude egile etre divreac'h an abostol evit poket dezhan gant carantez Ho c'haloun a ioa rannet, dreist oll, abalamour m'en doa lavaret s. Paol dezho e velent anezhan evit ar veich diveza

## 113. S. Paol taolet er prizoun ha lakeat d'ar maro

Ar iuzevien o devoa ato eur gassouni vraz ous s. Paol, ha pa oue distro da Jerusalem, e lakejont ar bobl d'en em zevel en he enep. Ar gouarner roumen euz a gear a reas neuze he zastum er prizoun evit miret na vije lazet gantho, ha goude ze e lakeas anezhan etre daouarn ar gouarner roumen euz a gear Cesaree, hanvet Felix. S. Paol a jomas eno daou vloaz er prizoun. Da fin an daou vloaz-se e oue lakeat en eul lestr evit beza casset da Rom da gaout an impalaër; rac he unan en doa goulennet beza barnet gant an impalaër. Mes al lestr m'oa bet lakeat ennhan a



henseas var dro enez Malt. Coulsgoude s. Paol a c'hellas en em zavetei, hag erruout goudeze e Rom. Eno e oue lezet da vont da jom d'he di he unan, nemet ma veze dalc'h-mad eur zoudard oc'h ober goard e tal an or. En ti-ze, a zerviche dezhan da brizoun, e tremenas daou vloaz all eb gellout mont ac'hano, hag ato chadennet. Mes, evel na vijet ket outhan da brezec, hag ouz ar re o doa c'hoant d'he velet ha d'he glevet, da zont betec ennhan, e c'hellas c'hoaz, epad an amzer-ze, gounit eun niver braz a dud d'ar feiz, hag euz an niver-ze e oue meur a hini euz ar re dosta d'an impalaer, euz ar re a ioa o chom en he balez. Goude beza tremenet daou vloaz en eun hevelep prizoun, s. Paol a oue laosket enfin da vont et leac'h ma carje. Bactal ec'h en em lakeas en hent evit mont da ober eur bale all c'hoaz dre an oll broiou m'en doa dija prezeget an Aviel ennho. Var dro ar bloaz 67 goude donedigez hor zalver e tistroas adarre da Rom, hag eno e oue neuze dibennet epad ar bersecution scrijuz a zavas a enep ar gristenien en amzer an impalaer Neron.

### 114. An ebestel all.

Epad m'edo s. Paol oc'h ober ar beachou m'or beuz comzet anezho, an ebestel all, peb hini deuz he gostez, o doa ive prezeget an Aviel e kement corn a ioa er bed. E kement leac'h ma z eant, e lakeant eskibien da ren ha da gelen var ho lerc'h ar re o devoa gounezet d'ar feiz. E tro ar mareou-ze, hiuienou euz an ebestel hag euz an diskibien a reas meur a levr dre atiz ha gant sicour ar Speret-Santel. Al levriou-ze a oue dastumet gant an Iliz

a nebeut a nebeut, ha lakeat oll en eul levr braz a reer anezhan an *testamant nevez*. Da genta, s. Per en devoa choazet Antioch evel ar gear ma tlie chom ennhi da pen an ilis. Mes an Aotrou Doue a roas dezhan da anaout ne ket eno edo he blas. Dont a reas eta da Rom. Hogen, Rom a ioa neuze ar gear-benn, hag, evel pa lavarfenn, ar galoun euz ar bed paian. En eur vont di da jom, s. Per a reas anezhi ar gear-benn hag ar galoun euz ar bed kristen. Ac'hano eo e rene hag e kelenne an oll gristenien, an eskibien evel ar re all. Ac'hano eo e kendalc'h ar pabet a zo deuet var he lerc'h da ren ha da gelen an oll dud fidel. S. Per a oue merzeriet e Rom er memes dervez ma oue merzeriet s. Paol; s. Per a oue staget ouz ar groaz, he benn d'an traoñ.

An ebestel all a scuilas ive ho goad, evel s. Per ha s. Paol, evit rei testeni euz ho feiz e Jesus-Krist. S. Iann ebken a varvas en he vele, en eun oad braz, var dro 100 vloaz goude donedigez hor zalver. S. Iann a ioa bet diskib muia caret hor zalver Jesus-Krist, ha goude maro he Vestr, oa en em garget euz ar Verc'hez Vari, hag e poanie, dre he garantez tener en he c'heñver, da zele her leac'h dezhi euz ar Mab e devoa collet. An abostol-ze a varvas e Ephes, el leac'h ne ehane, en he gozni, da lavaret ha da aslavaret d'ar gristenien en em garet an eil egile.

Abaoue m'e deuet s. Per da Rom, ar gear-ze a zo bet ato ar gear-benn euz ar bed catholic, evel m'oa guechall Jerusalem ar gear-benn hag ar galoun euz a relijon ar iuzevien.

### 115 Eur ger evit achui.

Discouez or beuz great penaoz en deuz Doue, epad pevar mil bloaz, casset ar bed en dro en eun hevelep feson ma vije prest peb tra evit donedigez he Vab var an douar. Merket or beuz goudeze penaoz eo deuet Mab Doue d'en em ober den, abenn ar pevar mil bloaz-se, ha penaoz en deuz prenet an den dre ar priz euz he c'hoad.

Brema Jesus-Krist a zo pignet en eñv evit kemeret perz, evel den, e gloar he Dad, a zo bet a oll-viscoaz. An ebestel, carget ganthan da brezec an Aviel d'an oll boblou euz an douar, a zo eat ive da gemeret ho flas e rouantelez ho Mestr. Mes Jesus-Krist en deuz lezet var he lerc'h eun dra hag a bado keit ha ma pado ar bed he unan, me lavar, an Ilis santel catholic. An Ilis-se a zo diazezet var ar virionez, hag ar vein a zo öc'h he ober a zo evel pa lavarlenn staget an eil ouz egile gant goad Jesus-Krist, gant goad an ebestel, gant goad mil ha mil merzer scull-

lel evit rei testeni d'ar virionez. Setu perac, ma ne c'heller morse mirel ouz ar virionez da veza ar virionez, ne vezo gellet biken ken nebeut cass da netra an Ilis santel catholic.

N'euz fors peger creñ e ve ar sourradennou avel a c'hoezo varnhi, n'euz fors peger braz e ve ijinn ha galloud an dud a glasko he filat, n'euz fors peger binimuz e ve an teodou fallacr a gomzo en he enep, **an Ilis-se ne vezo biken discaret, biken zoken ne horjello var ar garrec m'eo diazezet varnhi.**

Trugarekaomp Doue da veza greal deomp ar c'hras da c'hanel ha da veva en Ilis santel catholic. An nep a zalc ho mad d'an Ilis-se betec ar maro, an nep a vezo aketuz da viret he gourc'hemennou, an nep en em lezo da veza sclereat, neteal, creñveal dre ar grasou m'eo cargel da scuilh varnomp, hennez a dremeno, eb mar ebet, euz ar vuez-ma da eur vuez all hag a bado keil ha ma pado Doue he unan. Bez' en devezo he lod euz ar joaûsdet-se eb he far e pelim e vev an elez hag ar zent er baradoz. Digemeret e vezo er Jerusalem-ze euz an eñv e pelim an Tad, ar Mab hag ar Speret-Santel a zo hag a vezo da viken meulet, benniget hag adoret gant an oll eneou eüruz, ken gant ar zent euz an alliañs goz, evel gant ar zent euz an alliañs nevez.





# Kentelliou tennet divar ar scritur sacr.

## I. AR PEZ O DEVOA DISCLERIET AR BROPHETET DIVAR BENN AR MESSIAS.

1° DIVAR BENN HE ZONEDIGEZ. «Ganet ez euz evidomp eur c'hrouadur bihan, hag eur mab a zo roet deomp. He hano a vezo *An Hini a laka an oll da veza souezet, An Hini a ro cuzul vad, Doue, An Hini n'en deuz ket he bar evit an nerz hag ar c'halloud, Tad an amzer da zont, Prins ar peoc'h.*» (Isaias chabist 9, verset 6).

2° DIVAR BENN AN AMZER EUZ HE ZONEDIGEZ. «Ar stur ne d'ai ket euz a lignez Juda, ken na zeui an Hini a dle beza digasset, hag a vezo an oll boblou var c'hed anezhan.» (Levr ar Jenes c. 49, v. 8).

An eal Gabriel a lavaras d'ai prophet Daniel : «gouezit eta, ha lakit an dra-ma doun en ho speret, penaoz, azalec an urs a vezo roet evit sevel a nevez an templ a Jerusalem betec ma teui ar C'hrist a dle ren va tobl, e vezo seiz sizun ha diou zizun ha tri-ugent; ha goude ar zizuniou-ze ar C'hrist a vezo lakeat d'ar maro, hag ar sacrifisou coz a vezo taolet a gostez. An dra-ma a erruo var dro, anter eur zizun all.» (Daniel, c. 9, v. 25).

Ar zizuniou-ze a zo sizuniou a vloaveziou Hogen, 69 sizun, a zeiz vloaz peb hini, a ra 483 vloaz eün hag eün, ha setu aze ive e gurionez an amzer a dremenas adalec ma roas ar roue Cirus urs da zevel a nevez mogeriou Jerusalem hag an templ betec ma c'hen em lakeas hor zalver Jesus-Krist da brezec an Aviel goude beza bet badezet gant s. Ian e ster ar Jourden Hor zalver a oue lakeat d'ar maro var dro tri bloaz goude hag eun dra bennac ouspenn; ar pez a ra ive var dro eun anter-sizun a vloaveziou.

3° Divar benn ma tlie disken euz a Lignez ar roue David: «eur scour a zavo var gef Jesse, hag euz a donez he c'hriziou e tiouano eur boket. En amzer-ze ar scour savet var gef Jesse a vezo evel eun assaign pe eur c'hitoun evit an oll hobloù, ar re-ma a ziredo d'he adori, ha d'ar bez ma vezo bet lakeat ennhan e roint henor ha gloar.» (Isaias, c. 11).

4° Divar benn ma tlie genel euz ar Verc'hez Vari «eur verc'hez a goncevo hag a lakaï er bed eur mab hag a vezo hanvet Emmanuel, da lavaret eo, Doue ganeomp.» (Isaias, c. 7, v. 14).

5° Divar benn ma tlie genel e Bethleem. «ha c'houi, Bethleem, Ephrata, c'houi a zo dister e scoaz ar c'heariou all a Juda; mes ac hanoc'h-hu eo e teui an Hini a die ren var Israël, hag a zo bet a oll-viscoaz.» (Michee, c. 5, v. 2).

6° Divar benn ar miraclou a dlie da ober: «guelet e vezo neuze gloar ha galloud an Autrou Doue. Livirit d'ar re a zo sempl ho c'haloun: n'o pezet aoun ebet; Doue a deui he unan d'ho savetei. Neuze daoulagad ar re zall a velo sclerijen an deiz, ha diouscouarn ar re vouzar a zigoro da glevet Ar re gamm a lammo evel ar c'haro, hag ar re vut a deui ar prezec dezho» (Isaias, c. 35).

7° Divar benn ar feson ma tlie dont da Jerusalem evit ar veich diveza: «dridit gant ar joa, tud a Jerusalem; setu ho roue hag ho salver o tont davedoc'h. Paour eo, ha var eun azen eo e teu d'ho caout; mes prezec a

raï ar peoc'h d'an oll boblou, hag he c'halloud en em astenno euz an eil mor d'egile, ha betec ar penn pella euz ar bed.» (Zakarias, c. 9, v. 9 ha 10).

8° DIVAR BENN MA TLIE BEZA TRAHISSET GANT JUDAS: «an den ma veven e peoc'h ganthan, an hini m'edo va fisians ennhan hag a zebre euz va bara, hennez eo en deuz va zrahisset.» (psalm 40).

«Ma vije bet va enebour eo en devije goal gomzet em enep, n'em bije great van ebet; mes c'houi, unan euz ar re a veve e va c'houmpagnunez, unan euz ar re am boa choazet evit ren va fobl; c'houi, unan euz ar re dosta d'am c'haloun, unan euz ar re a zebre ouz ar memes taol ganen!» (psalm 44).

«Counta a rejont neuze tregont pez arc'hant evit ar baeamant m'oant en em glevet da rei dinn. Ha me a gemeras an tregont pez arc'hant-ze hag a reas d'ho zeuler en templ da eur podeur.» (Zakarias, c. 11).

9° DIVAR BENN MA VIJE CROGET ENNHAN, HA MA TAJE AN EBESTEL PEP HINI EN HE DU: «ar C'hrist, hon Aotrou, a zo bet croget ennhan abalamour d'hor pec'hejou-ni.» (Jeremias, c. 4, v. 20).

«Deuet oun da veza evel eun divroad evit va breudeur.» (psalm 68).

«Pa vezo skoet ar pastor, an deñved a yelo tu-ma tu-hont.» (Zakarias, c. 13).

10° DIVAR BENN MA VIJE GOAPEAT HA MA VIJE GREAT DEZHAN A BEP SEURT IUDAZEREZ: «digoret o deuz ho ginou d'am lounka, evel leounet o iudal hag o clask taga.» (psalm 21).

«Testou faoz a zo en em zavet em enep.» (psalm 34).

«N'o deuz ket bet aoun o crañchat ouzinn e va fas.» (Job. c. 30).

«He velet or beuz, ha n'en doa na genet, na doare vad ebet. Caout a rea deomp guelet eun den a netra, an disterra euz an dud, eun den hag a anavez kement seurt poan a zo. Hag e guirionez en em garget eo euz ar beac'h-poaniou hag euz ar beac'h-ankenniou a ioa deompni da zougen. Kemeret or beuz anezhan evit eun den goloët a

lorgnez, evit eun den skoët gant Doue ha couezet izella ma c'heller coueza. Hogen, abalamour d'hor pec'hejou-ni eo e bet goloët a c'houliou, abalamour d'hon torfejou-ni eo e bet blonset he gorf. En em garget eo da c'houzañv ar boan ha da ober ar binijen a dlie rei deomp ar peoc'h, ha dre he c'houliou eo ez oump bet pareet. Ni a ioa faziet oll divar an hent mad evel deñved dianket, ha Doue en deuz sammet anezhan euz a bec'hejou peb hini ac'hanomp.» (Isaïas, c. 53)

«Asteon a ra he voc'h d'an nep a sko ganthan.» (Jeremias, c. 3)

«Lezet em euz va c'hort etre daouarn ar re a skoganeñ, ha n'em euz ket distroet va fenn dioc'h ar re a rea goab ac'hanon hag a grañche ouzinn.» (Isaïas, c. 50)

«He gorf a zo bronnduet-oll adalec ar penn betec an troad. Ne veler varnhan nemet roudou an taoliou, blonsadurez, ha gouliou ruz ha ledan n'euz scuillet banne col ebet varnho d'ho zouplaat, na lakeat tamm lien ebet d'ho golo.» (Isaïas, c. 1)

«O c'hou oll pere a dremen dre an hent, guelit hag ez euz eur c'hlac'har heñvel ous va hini.» (Jeremias, c. 1)

11° DIVAR BENN AR FESON MA TLIE MONT D'AR MARO: «deuit er meaz euz ho tiez, merc'hed Sion, deuit da velet ar roue Salomon, (ar roue Salomon a verke hor zalver Jesus-Krist), gant ar gurunen e deuz lakeat dezhan he vamm da zeiz he eured.» (Cantic ar c'hanticou, c. 3)

«Casset e vezo d'ar maro evel ma casser eun dañvad da laza, ha ne zigoro ket he c'hinou d'en em glemm euz he vourrevien, evel eun oan a jom sioul etre daouarn an hini a zo oc'h he douza.» (Isaïas, c. 53)

12° DIVAR BENN MA VIJE DIVISKET HE ZILLAD DIGANTHAN: «rannet o deuz va dillad entrezho, ha tennet o deuz plouz berr da velet da biou e vije va zaë.» (psalm 21)

13° DIVAR BENN MA VIJE STAGET OUZ AR GROAZ: «bennniget ra vezo ar c'hoat en deuz saveteat ar bed!» (levr ar furnez, c. 14)

«Hag an Aotrou Doue a lavaras da Voïzes: grit eur zarpant koueur-ha-stean, ha lakit-heñ a zistribill e beg

eur giffien. An nep a vezo bet flemmet gant an aërel, hag a zello ouz ar zarpant-se, ne varvo ket. (levr an niverou, c. 21).

«Toullet o deuz va daouarn ha va zreid, ha countet o deuz va eskern.» (psalm 21).

«Vestl o deuz roët dinn evit magadurez, ha gant gwinegr eo falvezet dezho terri dinn va zec'hed.» (psalm 68).

«Heñveloc'h oun ouz eur preñv-douar eget ouz eun den; an oll a ra faë varnon, hag euz ha donjer a ran d'ar bobl. Kement hini am guele a rea goab ac'hanon, en eur lavaret: fisians en deuz bet e Doue, ra zeui brema Doue d'he zicour, ra zeui brema Doue d'he zavetei, mar d-e guir eo he vignoun eo.» (psalm 21).

«Va Doue, va Doue, perac o peuz-c'houi va lezet en abandoun?» (psalm 21).

«Va Doue, me a laka va ene etre ho taouarn.» (psalm 30).

14° DIVAR BENN MA TLIE SEVEL ADARRE EUZ A VARO DA VEO, HA PIGNAT EN EÑV: «va enebourez, divoallit da gaout re a joa abalamour ma'z oun couezet: me en em zavo adarre goude beza bet azezet e creiz an deñvalijen; rac Doue he unan eo va sclerijen. Dougen a rinn ar beac'h euz a vuanegez Doue, mes goudeze bini a lakaï ac'hanon da dremen adarre euz an deñvalijen d'ar sclerijen.» (Michee c. 7).

«Ne lezoc'h ket ac'hanon e caloun an douar, ha ne houzañvoc'h ket e chomfe corf ho Sant eno da vreina.» (psalm 15.)

«En eur bignat en eñv, e casso ganthan ar gaplivet, hag e roio he c'hiasou d'an dud.» (psalm 67).

15° DIVAR BENN HE VELEGIACH HAG AR PLAS EN DEVIJE EN EÑV EN TU DEOU D'HE DAD: «an Aotrou en deuz lavaret da va Aotrou: azezit en tu deou dinn-me. C'houi a zo belec da virviken hervez an urs a Velchisedek.» (psalm 109).

———

## II. KENTELLIOU EVIT REN EUR VUEZ VAD.

### I. DIVAR BENN AR BEDEN.

1° O pet sonch euz ho crouer en amzer ho iaouankiz, araoc ma couezo varnoc'h reuziou ar vuez-ma, ha ma teuio ar bloaveziou pounner-ze euz a bere e leveroc'h: ar re-ma ne blijont ket dimp (Levr an Ecclesiast, c. 12, v. 1).

2° Beillit ha pedit gant aoun da veza trec'het gant an dentasion (S. Vaze, c. 26, v. 41).

3° Daniel a iea d'an daoulin teir gueich bemdez evit adori Doue hag he drugarekaat. (Daniel, c. 6, v. 10).

4° En em zastumit ennoc'h oc'h unan araoc pedi, ha ne vezit ket heñvel ouz eun den hag a ve lavaret en defe c'hoant da denti Doue. (Levr an Ecclesiastic, c. 18, v. 23).

5° An nep a ador Doue gant joa a vezo digemeret mad, hag he beden a dizo betec an env. Peden an hini en em izela he unan a dreuzo ar c'hoabr. (Levr an Ecclesiastic c. 35, v. 20—21).

6° Mar o peuz eur bouu-speret bennac, pe eur c'hlac'har bennac en ho caloun, pedit. (S. Jakes, c. 5, v. 13).

7° Pedit an eil evit egile evit ma voc'h salvet peden an nep a zo e gras Doue e deuz eur c'halloud vraz pa vez great aketuz (S. Jakes, c. 5, v. 16).

8° Goulennit hag e vezo roet deoc'h, claskit, hag e cavoc'h, skoit var an or hag e vezo digoret deoc'h. (S. Vaze, c. 7, v. 7).

### 2. DIVAR BENN AR RESPET A DLEER DA GAOUT E'IT AN ILIS.

9° Va Doue, me a ielo d'ho ti, hag oc'h adoro gant doujans en ho templ santel. (Psalm 5, v. 8).

10° E guirionez Doue a zo aman. Pebez respet na dleer ket da gaout evit ar plas-ma! Ia, ama eo Zoue ha dor an env. (Levr, ar Jenese 28, v. 16).

11° Et leac'h ma vezo daou pe dri assamblet em hano-rie, me en em gavo ive en ho zouez (S. Vaze, c. 18, v. 20).

12° An Aotrou Doue a zo o chom en he dempl santel, ra zeui ar hed oll da devel dirazhan! (Habacuc, c. 2, v. 20).

13° En em virit dioc'h ar c'homzou n'euz hano ennho nemet euz a draou ar bed, ha ne reont vad ebet d'an ene. (Eil lizer s. Paol da Dimothee, c. 2, v. 16).

## 3. DIVAR BENN DEVERIOU AN TADOU HAG AR MAMMOU HA DEVERIOU AR VUGALE.

14° Jesus a greske en oad, e furnez hag e gras dirac Doue ha dirac an dud. (S. Lucas, c. 2, v. 51—52).

15° Va mab, ne ancounac'haīt ket va lezen, hag heuilhit va gourc'hemennou euz a greiz ho caloun. Mar bezit aketuz d'ho miret, e'h astennoc'h ho puez, hag e cavoc'h an eurusdet hag ar peoc'h. (levr ar proverbou, c. 3, v. 1).

16° Selaouit, va mab, ar pez a lavar deoc'h ho tad evit ho kelen, ha divoallit da ober netra a enep bolontez ho mamm. (Proverbou, c. 1, v. 8).

17° An nep en deuz eur mab dizent hag aheurtet en he zenndidigez, eur mab ha ne fell ket dezhan selaou he dad hag he vamm, na senti outho, caer o deuz he scandalat, ha zoken kemeret ar vaz ganthan; an nep en deuz eur mab evelse n'en deuz ken da ober nemet he zigass dirac ar varnerien, en euriavaret: setu azo eur mab ha ne ra van ebet evit clevet he dad hag he vamm; en despet d'ho oll aliou mad ha d'ho oll gourdrouzou, e kendalc'h da dremen he amzer er festou, ha da ren eur vuez fall ha dreol. Ha var gement-se ar bobl en em lakai da labeza ar mab dinatur-ze, da lavaret eo, d'he laza a daolíou mein; rac mervel a die, evit ma teui he varo da servichout da scouer ha da ober aoun da oll vugale Israël. (Levr an Deuteronom, c. 21, v. 18).

18° An nep a ro he valloz d'he dad ha d'he vamm a velo ar goulou o vervel en he gleuzeur e creiz an deñvalijen. (Proverbou, c. 20, v. 20)

19° An nep a ra goab euz he dad, ha ne fell ket dezhan senti ouz he vamm, ra vezo diframmet he zaoulagad euz he benn gant ar brini gonez, ha ra vezint lounket gant ar scoulet bihan! (Proverbou, c. 30, v. 17).

20° Eur mab fur a ra joa he dad; mes eur mab direol a zo eur rann-galoun evit he vamm. (proverbou, c. 10, v. 1).

21° An nep en deuz damant da ter he vab ne gar ket anezhan, mes an nep a gar he vab ne espern netra evit ober dezhan kemeret eur pleg mad (Proverbou, c. 13, v. 24).

22° An den iaouank a gendalc'h da heul an hent m'en deuz kemeret dreizhan da genta; hag en he gozni zoken ne guitaio ket an hent-se (Proverbou, c. 22, v. 6).

23° An nep a laër eun dra bennac divar goust he dad hag he vamm, hag a lavar n'e ket pec'het an dra-ze, a zo he bras etouez laeroun an henchou braz, e compagnunez ar re a c'houlenn ar falc'h pe ar vuez. (Proverbou, c. 28, v. 24).

## 4. DIVAR BENN AR VODESTI HAG AR BURETE

24° Nag hi zo caër an eneou a veler ar chastete o lugerni enn-ho gant sked ar iaouankiz. Biken na vezint meulet a-walc'h; rac ar zonch anezho a zo ato e speret Doue hag e speret an dud. (levr ar furnez, c. 4, v. 1).

25° Ar bobl a lavaras da Judith: «c'houi eo gloar Jerusalem, joa Israel, hag henor ho pobl. N'o peuz ket lammet araoc ho skeud, ha n'e ket bet dare deoc'h fall-galoun, abalamour m'o peuz caret ar chastete. Abalamour da ze ive dorn Doue en deuz ho kennerzet, ha setu perac e vioc'h bennigel da virviken» (Judith, c. 15, v. 18).

26° Dalc'hit mad d'ar chastete; an oberou mad a vezo anavezet, hag ar re fall ne c'hellint ket kea nebeut chom ato cuzet. (Kenta lizer s. Paol da Dimothee, c. 5, v. 22 ha 25.)

27° Doue a vel dre he hent e vale an den, hag evessaat a ra ouzhan bep cammed a ra. (Proverbou, c. 5, v. 21).

28° N'euz leac'h ebet teñval aoualc'h evit cuzet ar re a ra an drouc. (Job, c. 34, v. 22).

29° Ar zonjou fall a zo traou euzuz dirac Doue. Daoust hag e c'helfe eun den cuzet tan en he vruchet eb devi he zillad? Daoust hag e c'helfe eun den bale var glaou beo eb devi plantou he dreid? An nep n'e ket chast ne denu var

he hano nemet mez ha dismegans, ha biken brud vad ebet n'en devezo (Proverbou, c. 6, v. 27, c. 15, v. 26).

30° Ar re n'int ket chast a zo blaz ar mel gant ho genou; mes ar vlaz-se a deu erfin da veza c'houero evel an huelen, hag a drouc'h evel eur c'hleze a ziou zremm. Ar seurt tud-se a gerz var hent ar maro, ha bep cammed a reont e sankont dounnoc'h dounna en ifern. Lakit evez, va mab, da bellaat dioutho, evit n'o pezo ket a leac'h da vouela ha da hirvoudi divezatoc'h, ha da lavaret, o velet ho nerz o vankout deoc'h abred, hag ho corf o vont da netra araoc ar mare abalamour d'an uzach fall o pezo great anezhan: ah! perac n'e ket bet falvezet dinn-me plega dindan ar reolen a vuez a ioa c'hoant da rei dinn da beul? Perac am euz-me great faë var gentelhou va mistri? Perac n'am euz-me ket selaouet ar re a lakea ho foan d'am c'helen ha da ziscouez dinn an hent mad? (Proverbou, c. 5).

5. DIVAR BENN AN AKET DA ZESKI HA DA LABOURAT

31° Gwelloc'h eo beza eur c'hrouadur paour ha fur eget beza eur roue diskiant (Levr an ecclesiast, c. 4, v. 13).

32° An nep ne fell ket dezhan deski, pa gav an dro d'hen ober, a gouezo truez oulhan. (Proverbou, c. 17, v. 16.)

33° An nep en deuz eun descadurez vad a c'hoar comz gant furnez. (An ecclesiastic, c. 34, v. 9).

34° Descadurez vad ha furnez a laka an den da veva eüruz (levr an ecclesiast, c. 7, v. 13).

35° El leac'h ma labourer calz, ne vank netra; mes el leac'h ne labour nemet an teod, ema an dienez. An nep a labour he bark en devezo bara leiz he gof; mes an nep ne ra netra a zo eun den diskiant meurbet. (Proverbou, c. 12, v. 11, c. 14, v. 23).

36° It d'ar scol gant ar vérienen, tud didalvez, ha gueht petra ra. Hi n'e deuz na mestr, na rouc ebet da ober lezennou dezhi; ha coulsgoude e tastum epad an aïv pe a dra d'en em vaga abenn ma tein ar goañ hag

an goal-amzer. Ne hann da beun e chomoc'h-hu cousket, pez dleguz? Peur eta e tihunoc'h? Cousket a reoc'h eur pennadic, moredi a reoc'h eun tammic, ha goudeze ec'h astennoc'h ho tivreac'h evit cousket adarre. Ha setu an dienez o tont da skei var ho tor evel eun den hag a deu a diz gant an bent, hag ar baourentez o cregi ennoc'h evel eun archer (Proverbou, c. 6).

## 6. DIVAR BENN AR GOAL GOUMPAGNUNEZIOU.

37° No pezet daremprED ebet na gant an dud biertin, na gant ar re a voal-gonz a enep Doue, na gant ar vezvierien. Ne c'houzoc'h-hu ket ez euz aouale'h euz eun nebeut goell evit lakaat an toaz oll e go? (Kenta lizer s. Paol d'ar bobl a Gorinth, c. 5, v. 6 hag 11).

38° Arabad eo lazia. ar c'homzou fall a deun d'ar vuez fall. (1. Corinth. c. 15, v. 33).

39° An nep a zarempred an dud fur a deu da veza fur he unan; mes mignoun an dud diroet a deui da veza heñvel outho. (Proverbou, c. 13, v. 20).

40° Eur mignoun fall a denn he vignoun d'he heul, hag hen laka da vale dre eun hent ha n'e ket mad mont dreizhan. (Proverbou, c. 16, v. 29).

41° Va mab, na teu ar bec'herien da glask ho touella, ne zelaouit ket anezho Ha ma leveront: deuz gancomp, ne d'it ket d'ho heul, rac ne reont nemet redet varzu an drouc. (Proverbou, c. 1).

## 7. DIVAR BENN AR GARANTEZ HAG AN DRUEZ A DLEER DA GAOUT EVIT AN NESSA.

42° An dud a zo caruantez Doue en ho c'haloun a zo ive leun a vadelez hag a drugarez evit ho nessa. (Proverbou, c. 13, v. 13).

43° Grit an aluzen gant ho tanvez, ha ne zistroit ket ho taoulagad divar ar paour, evit na deui ket Doue da zistrei he ie divarnoc'h. Mar o peuz calz, roit calz; mar o peuz nebeut, roit a galoun vad euz an nebeut o peuz. (Tobias, c. 4, v. 7).

44° Beza zo tud hag a ro lod d'ar re all euz ar pez o deuz, hag ho danvez ne ra nemet creski; ha beza zo tud, er c'hountrol, hag a gemer ar pez n'e kel dezho, ha coulsgoude e chomont ato paour. (Proverbou, c. 11, v. 24.)

45° An nep a ra ar scouarn vouzar ous mouez ar paour ne vezo kel selaouet ken nebeut pa deui da zevel he vouez d'he dro. (Proverbou, c. 21, v. 13).

46° An nep a voal-gomz ouz ar paour a offans he grouer, hag an nep a ra fae var he nessa n'ema ket eb pec'het; mes an nep en deuz truez ouz ar paour a vezo eüruz. (Proverbou, c. 12, v. 10).

47° An dud vad o deuz ive truez ouz al loanel; mes an dud fall o deuz eur galoun griz. (Proverbou, c. 12, v. 10.)

## 8. DIVAR BENN AN TEOD.

48° An teod ne d'eo nemet eul lodennic vihan euz ar c'horf, hag evelato e c'hell ober calz drouc. Eun elfen a zo aoualc'h evit lakaat an tan-goal en eur c'hoat braz. An teod a zo heñvel ouz an elfen-ze. (S. Jakes, c. 3, v. 5.)

49° El leac'h m'eo stank ar c'homzou eo stank ar pec'hejou; mes an nep a zo piz var he gomzou a zo fur-braz, (Proverbou, c. 10, v. 19).

50° An nep a zalc'h mad var he deod a zivoal he ene. (Proverbou, c. 13, v. 3).

51° Ar ginou a laosk gevier da redet, a laz an ene. (levr ar furnez, c. 1, v. 11).

52° An den a gar ar virionez a vevo da viken; mes an teod a gar ar gevier a relo da nelra en eun taol. Ar muzellou a laosk gevier da redet a ra euz da Zoue. (Proverbou, c. 12, v. 19 ha 22).

53° An nep a damall an nessa e gaou ha dre guz a ra evel an aer, a denn he llemm pa ne vezer ket o sellet outhi. (levr an ecclesiast, c. 10, v. 11).

54° Pellaît diouzoc'h an teodou fall, ha ne dostaît ket ouz ar muzellou a gar drouc-prezec. (Proverbou, c. 4, v. 24).

55° An nep a gred an teodou fall a zo fall he unan, hag an nep a zelaou ar muzellou a laosk gevier da redet, n'euz kel da fisiout enn han. (Proverbou, c. 17, v. 4.)

9 DIVAR BENN AN HUMILITE.

56° N'en em lezit morse da veza trec'het gan, an ourgouil nag en ho sonjou, nag en ho comzou; rac kement den a zo eat da goll a zo en em gollet da genta dre an ourgouil. (Tobias, c. 4, v. 14)

57° N'en em fisnt ket var ho furnez oc'h unan, n'en em blijit ket o sonjal ennoc'h oc'h unan ez oc'h eun den fur. (Proverbou, c. 3, v. 5 ha 7).

58° Ha beza o peuz-c'houlen dra bennac ha ne ve ket bet roet deoc'h ? Ma n'o peuz ket, perac e tennit-hu gloar euz ar pez a zo ennoc'h evel pa ne ve ket bet roet deoc'h? A dra zur n'o peuz ket a leac'h d'en em fougeal. (1. Corinth. c. 4, v. 7; ha c. 5, v. 6).

59° Deskit an eil d'egile ac hanoc'h beza humbl; rac Doue en deuz caz ouz an dud ourgouilluz; d'ar re humbl avad e ro he c'hras. (Kenta lizer S. Pet., c. 5, v. 5.)

60° An nep piou bennac en em huela a vezo izeleat, hag an nep piou bennac en em izela a vezo hueleat. (S. Lucas, c. 11)

61° El leac'h ma vezo tud deuet var an oad, ne gomzit nemeur. Den iaouank, ne dleit ket comz a veac'h, ha pa ve evit en em zifen oc'h unan e ve. Tavit ha selaouit, ha dre ho modesti e c'hounezoc'h calounou an oll. (levr an ecclesiastic, c. 32).

10. DIVAR BENN BEZA GUIR VIGNOUN HA CARET AR PEOC'H,

62° Ar guir vignoun a zalc'h ganthan ar pez en deuz clevet gant an hini en deuz digoret he galoun dezhan. (Proverbou, c. 11, v. 13).

63° An den a zoujans Doue a ro selerijen d'he goumpagnoun da anaout he bent; mes an dud fall a laka ar re a zo en ho c'houmpagnunez da fazia divar ho hini. (Prov. c. 12, v. 26).

64° Va breudeur, n'o pezet ket a gassouni an eil ouz egile evit na vioc'h ket coundaonet; setu, ema ar barner en he za e tal an or. (S. Jakes, c. 5, v. 9).

65° Eur gomz dous a laka an den da habaskaat ; eur gomz rust a laka drouc da vont ennhan. (Proverbou, c. 15, v. 1).

66° Mar o peuz eun dra bennac da zigass e prof d'an Ilis, ha mar teu da zonch deoc'h en hent en deuz ho preur eur gassoni bennac ouzoc'h, lezit ho proff var ho kiz, ha pa veac'h dija tost d'an Ilis, ha ne deuit ket da zigass ho prof ken na vioc'h en em unanet gant ho preur. (S. Vaze, c. 5, v. 23).

67° Euruz ar re a gar ar peoc'h, abalamour ma vezint galvet bugale Doue. (S. Vaze, c. 5, v. 9).

## 11. DIVAR BENN HENT AR RE VAD HAG HENT AR RE FALL.

68° Bez ez euz eun hent hag a zonch d'an den a zo eun ; mes er penn all d'an hent-se ema ar maro. (Proverbou, c. 16, v. 25).

69° Hent ar re vad a zo skeduz evel an heol o sevel, mes hent ar re fall a zo tenval meurbet. (Proverbou, c. 4, v. 18 ha 19).

70° It dre an or striz, rac ledan eo an or ha braz an hent a gass d'an daonasion, hag eleiz zo hag a ia dre an or ha gant an hent-se. Nag hi zo bihan an or, nag heñ zo striz an hent a gass d'ar vuez, ha pegen nebeut zo hag a gav an or hag an hent-se ! (s. Vaze, c. 7, v. 13 ha 14.)

71° An den diskiant ne ra van evit pec'hi hag offansi Doue ; mes tiez an dud fall a vezo discaret. (Proverbou, c. 14, v. 9 ha 10).

72° Abalamour n'e ket bet falvezet deoc'h dont d'am c'haout p'am euz ho calvet, abalamour m'o peuz great fae var va aliou, ha n'o peuz great lors ebet euz va gourdrouzou, me ive a c'hoarzo deoc'h hag a rai goab ac'hanoc'h, pa ho cuelinn pilet d'an traoñ ha prest da veza sammet gant ar maro. (Proverbou, c. 1, v. 24, 25 ha 26).

73° Ar pec'her a velo hag a vezo counnaret, scrigna a rai he zent, ha dizec'ha a rai gant an dizesper, ioulou ar bec'herien a ielo da netra. (Psalm 111, v. 10).

74° Ar zent a zo ho eneou e ti Doue, el leac'h ne stag mui poan ebet outho. An dud diskiant a zonje oant maro evit mad; truezi o deuz great vanho pedont en ho heur diveza, ha, pa 'z int tremenet, o deuz credet oant eat da netra. Mes emaint brema eüruz; mar o deuz bet calz poaniou da c'houzañv var an douar, int digollet mad brema dre m'o deuz cavet ar pez a esperent, da lavaret eo, ar vuez a bado da viken. Lugerni a raint er c'hloar, ha barn a raint an oll bobloù, ha Doue a vezo ho roue da virviken. (Levr ar furnez, c. 3, v. 1—8)

## 12. AR GER DIVEZA

An env hag an douar a dremeno, mes va c'homzou ne ne dremenint ket. (S. Marc, c. 13, v. 31).



# AR GUIRIONEZIOU EUZ AR RELIJION

## HERVEZ MA'Z INT MERKET EL LEVR MA.

AR FEIZ.

I *Bed eo caout feiz* — Abraham, pajen 14 ha 16; ar c'hantener roumen, pajen 178; ar Gananeenn, pajen 197, S. Thomas, pajen 262

II *Petra a renker da gredi.*
*Kenta articl euz ar feiz, me gred e Doue an Tad oll-c'halloudec etc.*

1° Doue a zo oll-c'halloudec. — Croüidigez ar bed, pajen 1; miracl Cana, pajen 163, ar bara lakeat da greski, pajen 194; resurrection Lazar, pajen 217.

2° Doue a c'hoar peb tra. — Pec'het hon tud kenta, pajen 5; Cain, pajen 8.

3° He justis, he vadelez, he furnez, he drugarez, n'euz fin ebet dezho. — He justis: an dourdiluch, pajen 8, Sodom ha Gomorr, pajen 17; Core, Dathan hag Abiron, pajen 65. —
He vadelez: baradoz an douar, pajen 3, Noe, pajen 11, ar C'hoaillet, ar Mann, hag an dour en dezert, pajen 53. — He furnez: histor Joseph, pajen 27—41. — He drugarez: ar zalver promettet evit ar veich genta, pajen 5.

4° Doue a zalc'h ato d'he c'her, pajen 67—69.

5° Bez' ez euz tri fersoun e Doue. — Jesus badezet gant s. Ian, pajen 159; ar feson da reï ar zacramant a vadiziant, pajen 264, ar Speret-Santel promettet, pajen 238, ha pajen 264.

6° Doue en deuz crouet peb tra, pajen 1.

7° An elez, pajen 3; Tobias, pajen 109; an tri den iaouank e fournez Babilon, pajen 122; Habacuc, pajen 126; eal pinsin Bethsaida, pajen 183, elez-mad ar vugale, pajen 201.

8° An drouc-sperejou, pajen 3, Job, pajen 42 ha 43; Jesus tentet gant an diaoul, pajen 160; Jesus a gass an drouc-sperejou euz a gorfou an dud, pajen 169.

*Eil artiel euz ar feiz.* — Jesus-Krist merket dre Voizes, pajen 48, ha dre Zavid, pajen 87.

*Trede artiel euz ar feiz.* — Jesus-Krist concevet dre vertuz ar Speret-Santel, pajen 146, ha ganet gant ar Verc'hez Vari, pajen 149.

*Pevare artiel euz ar feiz.* — Passion ha maro Jesus-Krist, pajen 232—255.

*Pempet artiel euz ar feiz.* — Jesus-Krist savet euz a varo da veo, pajen 255.

*C'houec'hvet artiel euz ar feiz.* — Jesus-Krist pignet en eñv, pajen 264.

*Seizvet artiel euz ar feiz.* — Parabolen an draoc hag ar greun mad, pajen 187; ar pesket mad hag ar pesket fall, pajen 188, ar pez a c'hoarvezo da fin ar bed, pajen 227; depeign ar varn diveza, pajen 231.

*Eizvet artiel euz ar feiz.* — ar Pantecost, pajen 267; an offiser Cornell, pajen. 283

*Navet artiel euz ar feiz.* — an Ilis.

1° An Ilis e jeneral. — Allians an Aotrou Doue gant ar bobl a Israël, pajen 57, bag S. Per, pajen 171.

2° Ar pab. — Ar belec braz, pajen 63; ar renk kenta roet da S. Per, pajen 197 ha pajen 262; ar gristenien a bed evit S. Per epad m'edo er prizoun, pajen 284.

3° An eskibien. — An ebestel casset da brezec, pajen 191, ha caget da ren an Ilis, pajen 203, ha da gelen an oll boblou euz an douar, pajen 264; ar c'henta concil pe ar c'henta sened, pajen 288; S. Paol o kimiada dioc'h pastoret ilis Ephes e Milet, pajen 295.

4° Ar gwir Ilis a zo

*unan*, da lavaret eo, n'euz nemet eun Ilis hag a c'hell beza ar gwir Ilis: ar pastor mad, pajen 206;

parabolen ar vinien, pajen 238, hag ar beden a ra hor zalver varlerc'h.

*Santel ha catholic*. an ebestel carget da brezec an Aviel d'an oll boblou ha d'ho zantifia dre ar zacramanchou, pajen 264; Jesus a vezo gant he Ilis betec fin ar bed; rac-se an Ilis a bado ato, pajen 265. Parabolen ar c'hreunen sezo, pajen 187.

*Apostolic*. an ebestel, dre ma'z eant, a rea beleien hag a lakea eskibien da ren an dud fidel, en eur rei dezho ar garg da gendelc'her da ober ar pez o devoa great ho unan, pajen 296 ha pajen 288.

*Vavet artical euz ar feiz*. — Communion ar zent. Abraham a c'houlenn gras evit Sodom, pajen 17; Moizes, evit ar iuzevien, pajen 60 ha pajen 64; Judith, evit he fobl, pajen 134; sacrifis Judas Makabee evit an anaoun, pajen 142; Mari, hor mamm, pajen 292.

*Decvet artical euz ar feiz*. Remission ar pec'hejou. — Ar iuzevien hag ar zarpant koueur-ha-stean, pajen 67; an den seizet, pajen 171; ar benitantes Madalen, pajen 181 ha 182; ar mab prodic, pajen 207; al laer deou, pajen 251.

*Unnecvet artical euz ar feiz*. Resurrection ar c'hig pe ar c'horfou. — Esperans Job, pajen 45; resurrection Lazar, pajen 217; resurrection Jesus-Krist, pajen 255.

*Daouzecvet artical euz ar feiz*. Ar vuez eternel. — Eleazar, pajen 137; ar seiz breur Makabee, pajen 138; ar fals pinvidic hag ar paour-keaz Lazar, pajen 209.

## AR GOURC'HEMENNOU.

1 *Gourc'hemennou Doue*. — Doue a ro he lezen d'ar bobl a Israel var menez Sinai, pajen 58; deverion ar gristenien, pajen 174; an den iaouank pinvidic, pajen 214.

*Kenta gourc'hemenn a Zoue*. eun Doue ebken a adori etc.

1° Red eo adori Doue a speret hag a galoun. Jesus e tal puns Jacob, pajen 167.

2° Red eo ive lakaat ar c'horf da reï henor ha gloar da Zoue en eun doare bennac : lezennou divar benn ar pez a zell ous servich Doue, pajen 64 ; an arc'h a allians casset var menez Sion gant ar brassa lid, pajen 85 ; henor great da Jesus p'edo o vont da Jerusalem, pajen 222—224.

3° Ar pec'het a idolatri : al leue aour, pajen 59 ; ar bobl a Israel en amzer ar varnerien, pajen 69, idol Bel, pajen 124 — pajen 14.

4° Al laeronci sacrilach : ar Philistinet hag an arc'h a allians, pajen 75 ; ar roue Balthasar, pajen 124 ; Jesus a gemer eur fouet evit cass ar varc'hadourien euz an templ, pajen 164.

5° Mad eo henori an imachou hag ar relegou. — An imachou : an daou cherubim a ioa var an arc'h a allians, pajen 64 ; ar zarpant koueur-ha-stean, pajen 67. — Ar relegou : eskern Elisee, pajen 104 ; dillad bet en dro da gorf s. Paol, pajen 193.

6° Red eo caret Doue euz a greiz ar galoun : pajen 67 ha pajen 203.

7° Red eo ive caret an nessa eveldomp hon unan : trugarez David e keñver Saül, pajen 84 ; parabolen ar Samaritan, pajen 203.

8° Red eo caret zoken ar re a ra drouc deomp : pajen 175 ; peden hor zalver evit he vourrevien, pajen 251 ; S. Stephan, pajen 277.

*Eil gourc'hemenn a Zoue.* — Arabad eo toui e nep feson, pajen 177 ; Antiokus, pajen 144 ; s. Per, pajen 243.

*Trede gourc'hemenn a Zoue :* Jesus e Capharnaüm pajen 169.

*Pevare gourc'hemenn a Zoue.* —

1° Ar vugale vad : Isaac, pajen 19 ; Tobias, pajen 108—112 ; ar Mabic Jesus, pajen 157.

2° Ar goal vugale : Kam, pajen 12 ; bugale Heli, pajen 73 ; Absalon, pajen 86 ; an ailloupet a reas goab a Elisee, pajen 102.

*Pempet gourc'hemenn a Zoue.* —
1° Divoal da laza : Caïn, pajen 8 ; bugale Bethleem, pajen 155, Herodiades, pajen 194.
2° Divoal da gaout cassoni oc'h den : pajen 174.
3° Divoal da rei scouer fall : Eleazar, pajen 137 ; grevusdet eus ar pec'het a scouer fall, pajen 201.
*C'houec'hvet ha navet gourc'hemenn a Zoue.* — Sodom ha Gomorr, pajen 17 ; Salomon var fin he vuez, pajen 93 ; sarmoun var ar menez, pajen 175 ; Herodes hag Herodiades, pajen 193.
*Seizvet ha decvet gourc'hemenn a Zoue.* — Jiezi, servicher Elisee, pajen 103.
*Eizvet gourc'hemenn a Zoue.* —
1° Divoal da lavaret geier : ar c'hannadet fallaet, pajen 64 ; ar goardou cârget da zivoal bez hor zalver, pajen 258 ; Ananias ha Saphir, pajen 272.
2° Divoal da damall an nessa e gaou : greg Putiphar, pajen 34 ; an daou varner digoustians, pajen 120.
3° Divoal da varn eb guir abeg : sarmoun var ar menez, pajen 177.
II *Gourc'hemennou an Ilis.* —
Ar c'halloud da ober lezennou roët d'an ebestel, pajen 192 ha pajen 203.
*Kenta gourc'hemenn euz an Ilis* : gouelou ar iuzevien, pajen 62.
*Eil gourc'hemenn euz an Ilis* : sacrifisou ar iuzevien, pajen 62 ; s. Paol e Troad, pajen 294.
*Pevare gourc'hemenn euz an Ilis* : ar Mabic Jesus en templ, pajen 156.
*Pempet gourc'hemenn euz an Ilis* : ar frouez difennet, pajen 4 ; tud an Ninivitet, pajen 105 ; Jesus en dezert, pajen 160.
*C'houec'hvet gourc'hemenn euz an Ilis* : Eleazar hag ar seiz breur Makabee, pajen 137. S. Per, pajen 282.

## AR PEC'HET.

I *Ar pec'het e general* : pec'het an elez, pajen 3 ; pec'het hon tud kenta, pajen 3.

II *Ar sezi pec'het capital.* —

*An ourgouil* : tour Babel, pajen 12; ar roue Pharaon, pajen 50; Goliath, pajen 78; Roboam, pajen 94; Aman, pajen 130; ar pharizian, pajen 213.

*An avarisdet* : Saul a zalc'h ganthan ar peb guella euz ar pez en devoa kemeret var an Amalecitet, pajen 76; Jiezi, servicher Elisee, pajen 103; ar zervicher ne fett ket dezhan gortoz gant an hini a ioa dleour dezhan, pajen 202; Judas, pajen 221.

*Al luxur* : tud Sodom ha Gomorr, pajen 17; greg Putiphar, pajen 31; Salomon en he gozni, pajen 93.

*An avi* : Satan en deuz avi ouz hon tud kenta, pajen 4; Cain hag Abel, pajen 7; bugale Jacob, pajen 27; Jonas, o velet ec'h esperne Doue Niniv, pajen 105; ar pharizianet, pajen 219.

*Ar gourmandis* : Noë, pajen 12; Esaü, pajen 22; ar iuzevien o deuz keuz da gig an Ejipt, pajen 55; Holophernes, pajen 154.

*Ar vuanegez* : Esaü a gemer drouc ouz Jacob, pajen 24; cassoni Saul ous David, pajen 80.

*An diegi* : ar zervicher lezirec, pajen 230; Pilat, ar gouarner a volontez sempl ha laosk, pajen 248.

III *Ar pec'hejou a enep ar Speret-Santel* : dizesper Cain pajen 8; dallentez Pharaon, pajen 52; dizesper Judas, pajen 244.

*Ar vertuz e jeneral* :

ar pemp plac'h raouank a skiant, hag ar pemp plac'h raouank diskiant, pajen 227.

*An humilite* : Joseph, pajen 34 ha pajen 37; Moizes, pajen 50; Ian-Vadezour, pajen 158; ar c'hantener, pajen 178.

*Al largentez* : largentez Pharaon e keñver Joseph hag he dud, pajen 40; Booz, pajen 72; intañvez Sarepta, pajen 98; Naaman, pajen 103; an daou Dobias, pajen 142.

*Ar chastete* : Joseph, pajen 34; Sem ha Japhet, pajen 12; Suzanna, pajen 120; Judith, pajen 135; ar Verc'hez Vari, pajen 146.

*Ar yaloun vad* : Abraham, pajen 16 ; merc'h ar roue Pharaon, pajen 47 ; Rebecca, pajen 21 ; Ruth, pajen 72 ; Elizabeth, pajen 147.
*An denperans* : Daniel hag he dri vignoun, pajen 119 ; Ian-Vadezour, pajen 158.
*An donder* : Job, pajen 44 ; Moizes, pajen 64 ; David ha Semei, pajen 87 ; Jesus-krist, pajen 242 ; S Stephan, pajen 276.
*An aket e servich Doue* : Samuel, pajen 74 ; ar brophetet, pajen 117 ; Judith, pajen 134.

## AR PEZ A ZO RED PE A ZERVICH DEOMP EVIT EN EM ZANTIFIA

I *Ar c'hras* : Doue gant Joseph, pajen 30 ha pajen 34 ; an douer o tont euz -ar garrec, pajen 56 ; Jesus e tal puns Jacob, pajen 166 ha 167

II *Ar zacramanchou* —
*Ar Vadiziant* : ar mor ruz, pajen 55 ; Naaman a ia d en em voalc'hi e ster ar Jourden, pajen 103 ; Ian o vadezi, pajen 157 ha 158 ; Jesus ha Nicodem, pajen 156 ; ar Vadiziant instituet, pajen 264.
*Ar gonfirmation* : Per ha Ian a ia da gonzumenna ar re a ioa gounezet d'ar feiz e Samari, pajen 278.
*Sacramant an aoter* : guezen ar vuez, pajen 4 ; sacrifis Melchisedek, pajen 15 ; goad an oan, pajen 53 ; ar Manna, pajen 56 ; ar procession gant an arc'h a alhans, pajen 85, an dour chenchet e gwin, pajen 163 ; promessa divar benn sacramant an aoter, pajen 196 ; sacramant an aoter instituet, pajen 235

*Ar binijen* : David, pajen 86, an den lor, pajen 178 ; ar pastor mad, pajen 205, ar mab prodic, pajen 207—209 ; ar publican en templ, pajen 214 ; Zachee, pajen 224 ; sacramant ar binijen instituet, pajen 261
*An nouen* : an ebestel a bare ar re glaÿv en eur douch outho ho biziet soubet en eol, pajen 192

*An urs* ar veleien euz al lezen goz, pajen 63; Core, Dathan hag Abiron, pajen 65; Ozias, pajen 115; an ebestel a ro an urs a avieler da S. Stephan ha da c'houec'h diskib all, pajen 276; ober a reont beleien nevez e kement leac'h ma'z eont da hrezec an Aviel pajen 296 ha pajen 288.

*Ar briedelez*: Adam hag Eva, pajen 4; Isaac a zimez da Rebecca, pajen 110; Jesus-Krist en eured Cana, pajen 162; santelez ar briedelez, pajen 175.

III *Ar beden*: Anna, mamm Samuel, pajen 73; peden Salomon, pajen 88—89; talvoudegez ar beden, ar mn hag an aluzen, pajen 112 ha pajen 175; peden Ezechias, pajen 115; Martha ha Mari, pajen 204; peden an Aotrou, pajen 205

IV. *Benedictionou ha ceremoniou an Ilis*: Noe a ro he vennoz da Sem ha da Japhet, pajen 12; Isaac a ro he vennoz da Jacob, pajen 24; Jacob hag he vugale, pajen 41; Jacob a scuill eol var ar mean a ioa bet a zindan he benn en noz, pajen 25; Moizes a renk tenna he voutou evit tostaat ouz an Aotrou Doue, pajen 49; lezennou divar benn ar pez a zell ous servich Doue, pajen 61; an dedi euz an templ a Jerusalem, pajen 94; Jesus en em lez da veza circoncizet ha casset d'an templ, pajen 151, ha pajen 153; henor great d'hor zalver p'edo o vont da Jerusalem, pajen 222—224.





1. Sidon, hirio Saida
2. Traonien al Libae, ha canol Leontes.
3. Menez Hermon
4. Canol Pharphar
5. Keri Damas.
6. Tyr
7. Menez Liban
8. Menez Antiliban
9. Al leac'h m'ode Cesaree Philipp
10. Canol Amana pe Abana
11. Saffat pe Sapha
12. Loen Meron
13. Keri S. Jan Acr pe Akko
14. Plenen Jesrel pe Esdrelon
15. Nazareth
16. Keai Tiberiad, pe Tabaria.
17. Plenen Jenezareth
18. Menez an eiz eurusdet
19. Al leac'h m'ede Capharnaum
20. Keai Hepha pe Caipha
21. Menez Carmel
22. Keai Naim
23. Bourg Endor
24. Menez Thabor
25. Bourg Magdala
26. Lenn Tiberiad
27. Bourg Bethsaida.
28. Kear al les v tet.

# TAOLEN

Evit caout ar pez a zo el levr-ma

## HISTOR AN TESTAMANT COZ.

### LODEN GENTA

**Histor an amzer genta Adalec Adam betec Abraham.**



### EIL LODEN.

**Adalec Abraham Betec Moïzes.**



### TREDE LODEN.

**Ar bobl a Israël kelennet gant Doue en eur fesoun burzudus adalec Moïzes betec David**

## PEDERVET LODEN

**Ar bobl a Israël e barr he vrad bag he c halloud ; azalec David betec ma oue rannet ar rouantelez en amzer Roboam.**



## PEMPET LODEN.

**Ar bobl a Israël o vont var an discar a nebeut o nebeut adalec Roboam betec donedigez hor zalver.**

### KENTA LODENNIC.

**Histor rouantelez Israël betec ma oue dismantret ha casset da netra gant ar rouanet a Assirii**



### EIL LODENNIC.

**Rouantelez Juda adalec ar bloaz 975 betec ginivelez hor zalver Jesus-Krist**



### KENTA PENNAD

*Rouantelez Juda betec captivite Babilon*



### EIL PENNAD.

*Amzer captivite Babilon*



### TREDE PENNAD

*An histor santel adalec captivite Babilon betec donedigez hor salver*



22

